# EN OR

AG ER

# VUHÉ DEVOT,

PÉ

## INSTRUCTIONEU

FORH POURFITABLE EIT CONDUIE HA SONNAT EN INEAN ÉN DEVOTION;

**DRÉ SANT FRANÇÆS A SALES,**

ESCOB HA PRINCE A GENEVE.



É GUÉNÈD,

É ty J.-M. GALLES, Imprimour en Entru Escob, é ru en Intron-Varia.

1838.



Quæramus gratiam
Et per Mariam quæramus.
(*Sant Bernard.*)

O Mari, conceuet hemb pèhèd ! pedet eit omb péré en dès recour doh-oh.

# AVERTISSEMANT.

Crechénion, digueoret hou teulegad, ha considéret poénd-oh-poénd er péh e zou merchet él livre-men. En hanhuein e rér *En Or ag er Vuhé devot*, rac ma tisque penaus é ma ret commance eit diazéein un devotion sôn ha dalhable, péhani e zigueore d'emb en or ag er Baraouis. Pratiquet er péh e zou merchet én-ou, ba sur ne fariehet quet. Ér hetan parti, hui e gavou en instructioneu necessér eit conduie en hoant e hoès de vout devot bet er volanté ferme de hratiquein en devotion; én eile, hui e gavou er moyandeu de hum seuel d'ur barfection ihuelloh dré er hratique ag en orœson hag en usage ag er Sacremanteu; én drivèd, hui e gavou tout er péh e zou requis eit pratiquein er vertuyeu jaugeaplan eit avance ér vuhé spirituel; ér huarvèd, hui e remerquou en tantationeu hag en ardeu e implé er goal-sperèd eit distroein en inean ag en hènt ag en devotion; ér huemvèd anfin, hui e zisquou penaus é teliér reneuéein en inean én hé résolutioneu santel, hag hé laquat d'avance perpet é parfection.

Er guir *Philothé* e senefie unan e gâre en Eutru Doué; ha pligeèt guet Jésus ma vou ellet laret a guement e leinou el livre-men, é veint deit de vout ehué Philothééd.

Ineannen devot, ha hui ol e zesire hum bréser-

vein pé hum zilouie doh er horrompie ag er hed, d'oh é ma adresset el livre-men: heah sourcius de chairrein perhuéh en trésorieu e zou cuhet én-ou, (me lare cuhet doh en dud ag er hed, rac disolo-caer-ind eit er ré studius d'hobér en affær-hont péhani e zou hé hunan necessér). Groeit ma hanàhuou en ol doh hou comportemant é ma douce hag agréable yàu Jésus-Chrouist, hag é ma scan er sam ag é lézen.

O Calon divin Jésus! d'oh é ma consacret el livre-men: allumet é caloneu er ré el leinou en tan-hont a garanté e hoès degasset ar en doar. Digueoret deulegad en dud youanq, eit ma hanàueint péguement é ma eurus er ré e zougue hou yàu a vihan: taiet er sclasse a galoneu er ré avancet én oaid, eit ma tistroeint doh-t-hai ou hunan, ha ma rejouisseint en Ælèd dré ur güir gonversion; anfin reit d'en ineanneu devot en donæzon a ber-sévérance. El-cé revou groeit.

JÉSUS REVOU MÊLET.





# EN OR

AG ER

# VUHÉ DEVOT,

## DRÉ SANT FRANÇÆS A SALES.

## QUETAN PARTI.

En aviseu bag en exelciceu necessér eit conduie en inean ag en desir hé dès de vout devot bet er volanté sineér de bratiquein en devotion.

---

### CHAPISTRE I.

*Petra-é en devotion.*

Hui a zesira bout devot, Philothé, rac er religion e zisqua d'oh é ma en devotion ur vertu forh agréable de Zoué. Mæs èl ma ta er fauteu bihan e hroér én ur gommance un affær, de vout bras a vusul ma avancér, ha diæz de repareia én achémant, ret-é de guetan tout ma comprenehet erhat petra-é en devotion : rac nen dès mait unan vad; mæs bout-zou hilleih a ré faus ha

trompus, he ma ne houyet quet ou difforhe, hui e ellehé hum drompein én ur guemér eit un devotion vad unan dirègle ha superstitius.

Ur pentour, hanhuet Arélius, e benté én é daulenneu er merhèd e istimé : ér memb fæçon peb-unan e hum forme un devotion revé é fantasi hag é imur. Hennen e grèda bout devot, rac ma yune lies, deustou ma vâgue ur haz secrèd én é galon; ha durant ma touga trampein é déad guet ur bannicg deur pé gùin, guet eune e dorrein é yune, ean e yve guet pligeadur goaid é nessan dré en décriance hag er gosl-gonzereah. Honnéh eg rède bout devot, rac m'hé dès coustume de laret bamdé hilleih e bedanneu; deustou, én bé ménaga pé él léh aral, n'hé dès én hé bêg meit conzeu rocb, orgueillus hag enjulius. Hennont e zou perpet digueor é yalh eit soulagein er peur; mæs chairret-é perpet é galon doh er garanté doh é nessan, de béhani ne venne quet pardonnein. Hennen e bardonne a galon vad d'é anemisèd; mæs jamæs ne chonge paiein é zalé, ma n'er hontraignér. Ol en dud-çé e grède bout forh devot, ha marcé er réral e grède ehué é mant, ba neoah nen dint quet.

A pe yas officerion Saül de dy David eit en erreste, Michol, é brièd, ou divertissas un tamicg eit rein de Zavid amzér de hum sauve. Hi e husquas habideu hé dén d'ur portrèd coëd, e laquas tammeu crohèn ardro é bèn, el laquas én ur gulé, hag e laras d'en dud-hont é oé clan David, hag é oé cousquet. Chetu trompereah en dud, péré e hum holo e ziauvès guet en apparance ag un devotion santel; mæs a ziabarh nen dès nitre. Ur horve hemb inean-é.

Remerquet enta, Philothé, petra-é er véritable devotion : caranté Doué e guêrhe én hé raug; pé laramb gùel, hi e zou memb caranté parfæt en Eutru Doué : er garanté-zé e hanhuér græce, rao ma hroa er vràuité a hun inean, ha ma hroe a nehi

un inean caér dirao deulegad en Eutru Doué. A pora d'emb en nerh d'hobér er mad, en hé hanhuér caranté; mæs mer groa d'emb gobér er mad guet sourci, pront ha liès, ah! chetu en devotion; é ma én hé ol barfection. Eit expliquein quementcé, m'hum chervige eg ur gomparæson forh simple, mæs naturel : en inèd hanhuet eutruche en dès divasquel, ha neoah n'hum sàuant jamæs a ziar en doar; er yér e neiga, mæs lourd; ne neigeant quet ihuel ne liès; en eigle, er hlommèd hag er gùignélis e neige pront, ihuel ha quasi hemb cès. El-cé ehué er bèherion e zou tud a zoar, hag e hum stuhalle perpet ar en doar; er ré juste, péré nen dint quet hoah parfæt, e hum sàue trema en Nean dré ou œvreu mad; mæs n'er groant quet liès; lourd ha ponnér-é ou inean : nen dès meit en ineanneu sòn én devotion, péré, haval doh en eigle ha doh er blommèd, e hum sàue de Zoué én ur fæçon pront, ihuel he quasi hemb scüéh. En ur guir, en devotion nen dé nitre quin meit ur brontitude hag un tuemdér spirituel, dré béhani pé é laboure én-amb er garanté, pé é hroamb ni-memb guet er gerenté ol er vad e béhani é omb capable. Er garanté-é e re d'emb miret ol gourheméneu en Eutru Doué; mæs en devotion e re d'emb open ou miret guet sourci, prontitude ha tuemdér. En hani ne hoarne quet ol gourheméneu Doué, nen dé quet enta ne juste na devot; rao eit bout juste, ret-é en devout er garanté, hag, eit bout devot, ret-é en devout er garanté joéntet doh un attantion bihue ha pront d'hobér ol er vad a béhani é vér capable.

Hag èl ma consiste necesséremant en devotion én exelcice eg ur garenté excellant, hi hur rante, non pas hemp quin pront, apert ha berhuidant de viret ol gourheméneu en Eutru Doué, mæs open de bratiquein en œvreu mad e gonseil hag e inspiration spécial, de laret-é, péré nen d'int quet commandet. Un dén péhani e sàue eg ur hlinhuèd

hir, e guèrhe ar é houar, ha rac m'en dé contraignet. Ur péhour ehué nehué convertisset e guèrhe er é houar ha guet ur fal bonnérdæt a inean én hènt ag é salvedigueah : ne hoarne gourheméneu Doué nameit dré gontreigne, bet que nen dès queméret en isprid e zevotion. Nezé, haval doh un dèn yah ha crihue, ean e guèrhe libre ha guet joé én hènt a hourheméneu Doué; ean e ride memb guet courage én henteu péré e selle en dud aral èl impossible de bratiquein, ha de béré er galhue en Eutru Doué pé dré eviseu mad, pé dré en inspirationeu ag é hræce. Anfin nen dès quet mui a zifférance étré er garanté hag en devotion, eit e zou étré en tan hag er flamme : rao er garanté e zou en tan spirituel ag en inean : a pe za en tan-zé d'allume ha de flammein, chetu en devotion. En devotion ne fournisse ente quasi nitre d'en tan ag er garanté, nameit er flamme péhani e rante er garenté pront, apert he berhuidant de hoarne gourheméneu Doué ha de bratiquein er honseilleu hag en inspirationeu divin.

---

## CHAPISTRE II.

*Calitéeu hag excellance en devotion.*

En ré e essaié distroein er boble e Israël a monet de guemér possission ag en doar e bromission, e grié e voéh ihuel é taibié er vro-zé hé zud; de laret-é, é oé corromplet en aire ag en amzér én-hi, he ne oé quet moyand bihnein pêl abarh; hag open er ré sàuet guennédicg e nehi, e oé tud blaouahus, péré e zavoré en dud eral èl quelion. Chetu panaus, Philothé, é técrie bamdé en dud ag er bed en devotion santel, én ul laret é rante en isprid chiffus hag en imur dìæz : min chagrinet, sèl tihoêl ha triste en dud devot e zisco assés, e larant-ind, é ma gùir quement-cé. Mæs Caleb ha Josué, péré e oé casset

de gonsidérein en doar e Ganaan, e laré d'en ol é oë ur vro caër hag eurus, bag é péhani ne vanqué nitra ag er péh e ellér desirein; ér memb fæçon er Sænt, conduyet dré er Sperèd-Santel ha bihuet guet conzeu en Eutru Doué, hun assure é ma douce, amiable hag eurus er vuhé devot.

Tud er bed e huéle er ré devot é yune, é pedein, é souffrein guet patiantæt en anjulieu e rér dehai, é chervige er ré clan, é rein elézon, é veille pêl én noz, é arreste ou holér, é resistein doh ou goal-inclinationeu, hag é hohér hilleih e dreu-aral, péré e zou forh diæz eit en natur corromplet; mæs tud er bed ne huélant quet en devotion e galon, péhani e rante ol en œvreu-zé douce, agréable hag æz. Considéret er gùirén doh hum arreste ar en thym; ind e gave ar nehou ur chugnon forh huerhue; ha, doh er chuguein, ind er change é mél: gùir-é, tud ag er bed, ma omb, ni en avoué: er ré devot e gave a gommance hilleih e huerhoni én exelcice ag er mortification; mæs quênt pêl, dré en usage, ind er sante ol changet én un doustér admirable. Er Vartiréd, é creis en tan hag ar er roden, en dès credet é oènt estennet é mesque er boquetteu, ha parfumet guet er baume préciussan. Ha mar en dès bet en devotion er bouvoër de chalmein èl-cé dré hé doustér én tourmanteu cruellan, he memb er marhue, petra ne zelie-hi gobér én exelciceu diæssan ag er vertu? Er mél e dinerra er fréh glas hag e zouça er ré huerhue; en devotion ehué e salle en treu diouste; hi e zouça en huerhuoni ag er mortificationeu, hag e gorrige er fallanté ag er honsolationeu e receuér ér bed; hi e soulage chagrin er peur, hag e règle desirieu en dén pihuiq; hi e gonsole er sperèd affliget, hag e humilie en orgueil ér ré e zou é prospérité; hi e chalme en diouste ag er retræd, hag e laque goard ar squèndeu er ré e zou angaget ér hommerce ag er bed: hi e zou eit en inean guhavé

1 *

er péh mei en tan d'er gouyan, guhavé er péh mei er glouéh d'en han : hi e zisque bout humble he modéret é creis el lergenté, he souffrein er beuranté ; hi e rente pourfitable en décrience quer clous èl en inour ; hi e receu guet er memb disposition er bligeadur heg er boén, hag e zougue partout guet-hl un doustér edmireble.

Contamplet squél Jacob, rac hi e zou ul limege fidel ag er vuhé devot. En en boste ag er squél-zé e represente en oræson péheni e houlenne carenté Doué, hag en usege ag er Sacrementeu, é péhani é cevemb er garenté zé. Er bihiér ag er squél e zou er pazenneu différent ag er garanté, dré béré é yér e vertu de vertu, pé é tisquen bete chervige en nessen ha souffrein é zefeuteu, pé é seuel dré er gontamplation bet en union carantéue e Zoué. Bermen, me hon pède, consideret en ælèd-cé, péré en dès ur horve heval doh hur ré, ha péré e vonte hag e zisquenne dré er squél-zé; ind e verche en dud gùir devot, péré en dès un isprid ælèd. En ælèd-cé e zisco bout youanq, eit merchein d'emb en nerb heg en ten berhuident eg eu devotion ; ou divasquél e represente lusqueu gredus en inean péheni e neige treme Doué dré en oræson. Er vrauité heg er joé, pentret én ou face, e verche en dranquillité douce guet péhani é teliamb receu er hroézieu e errihue guet-n-emb ér vuhé-men ; mæs ind ou dès ehué treid eit disquein d'emb é teliamh bihuein guet en dud erel én ur peeh santel hag emieble ; ou fèn, ou divréh hag ou zreid e zou nueh, eit degesse chonge d'emb é teliemb gobér ol hun œvreu guet en intention pur de bligein de Zoué : er reste e ou horve e zou gusquet guet ur sai forh scen, eit discoein d'emb ne zeliamb hum chervige ag er bed nec e é vadeu meit é quement mei necesér.

Credet-mé ente, Philothé, en devotion e zon rouannés er vertuyeu, rac m'en dé er berfection eg er garanté. Hi e zou é quevér er garanté er

péh mei er hoaiven eit el leah; er bleu eit er plandenneu; er splandér eit un diamant. Ya, en devotion a stréaue partout ur houste douce hag agréable, péhani e gonforte speréd mab-dén hag e rejouisse en ecléd.

## CHAPISTRE III.

*En devotion e jauge doh peb sorte stad ag er vuhé.*

En Eutru Doué, én ur grouéein er bed, e ordrénas d'er gué dougue fréh peb-unan revé é espéce: hag ean e gommande hoah d'en ol fidélèd, péré zou er plandeu bihue ag é ilis, dougueïn fréh mad a zevotion revé ou stad a vocation: rac ne ellér quet rein er memb réglemanteu d'en ol: er ré e jauge doh en dud a galité, ne jaugeant quet doh en artisantèd; ré er brincèd ne jaugeant quet doh er boble; ré er vistre n'en d'int quet er memb guet ré er serviterion, na ré ur voès diméet er memb guet ré ur verh youanq pé un un intanvès: ret-é open jaugeïn er pratiqueu a zevotion doh yéhaid, effærieu ha devérieu spécial peb-unan. Rac, Philothé, ne vehé quet un dra mélable guélet un Escob é vihuein èl un hermit; triste vehé, pe nen devehé quet tud diméet mui a chonge a chairrein danné eit nen dès ur hubuchén; ne vehé quet bráu guélet ur mechérour é assistein bamdé én offiçeu èl ur menah pé ul leannès; dijauge vehé guélet ur menah quen obliget d'exelcein er charité é quevér en nessan èl un Escob. En devotion-zé e vehé décriable, dijauge ha diréglet. Chetu neoah er péh e huélér liés, ha tud er bed péré ne houyant quet, pé ne vennant quet diffarhe en devotion doh sottis en dud péré e bélie ou fantasi, e vlâme guet hilleih a injustice en devotion santel.

Naren, Philothé, er véritable devotion ne zirange nitra; é contrel, hi e rante parfæt quement-tra-sou: ha mer mire doh unan benac a bobér

é zevér revé é vocation, nen dé quet devotion-é; ur faus vertu-é. Er güirén, émé er philosophe Aristot, ne hroant dommage erbet d'er boquetteu ar béré é chairrant er mél; mæs ind ou lausque quet fresque ha quen antiér él quênt. En devotion e hroa hoah guel; rac open ne zirange quet é fæçon erbet en devérieu e bep stad, hi e ra memb debai ur mérit neué, hag ou rante hilleih caerroh. Mar laquér é mesque mél, e larér, ne verne péh sorte mein précius-é, ind e za de vout splannoh, hemb colle nitra a ou lihue naturel: chetu penaus en devotion, diazéet mad én ur famille, e rante pab tra güel hag agréabloh; er peah e gonduie en trein ag er ménage; er garanté étré er priédeu e zou sincerroh; fidelloh vér de chervige er prince; en affærieu e hum arrange douçoh hag hilleih güel.

Hum drompein enta, ha memb hérétique vehé vennein forbannein en vuhé devot a balès er brincèd, ag en arméieu, a vouticle en artisanted, hag e vénage en dud diméet. Güir-é, Philothé, en devotion contamplatif, hag en hani e bratiquér é houvandeu, ne jauge quet doh er stadeu-zé; mæs bout-zou devotioneu ag ur galité aral, ha péré e zou forh propr eit santefiein er ré ou fratique. En testamant ancién, Abraham, Isaac, Jacob, Tobie, Sara, Rebecca, Judith e zou exampleu caer a guement-cé : hag a houdé en amzér-zé, sant Jojeb, Lydia, ha sant Crépin en dès hum santefiet én ou bouticleu; santés Anna, santés Marthe, santés Monique, Aquila ha Prisca én ou ménageu; er çantenié Cornélie, sant Sebastién ha sant Morice én arméieu; en ampeleur Constantin, santés Hélène, sant Loeis, sant Amé, ha sant Edouard ar ou zrônieu. Güélet e zou bet memb ré é colle er barfection en déserheu, deustou péh quer favorable-ind eit conservein er santeleah, ha réral doh hum avance é parfection é creis er bed, deustou péh quen dangerus-é é gommerce eit er

vnhé devot. Loth, énté sant Gregoër, e gollas én déserh er burtæt admirable en doé conservet é creis er gorruption a Sodome; anfin ne verne é péh cargue en hum gavamb, ni e elle hag e zelle perpet hum impléein de vout santel ha parfæt.

## CHAPISTRE IV.

*Requis-é, eit antréein ha quérhet guet assurance én henteu ag en devotion, en devot ur honduyour mad.*

QUERHET, e laras en dén santel Tobie d'é vab, a pe vennas er hasse d'ur vro é péhani ne oé jamæs bet; quérhet de glasque un dén habil eit hou conduie. Me lare d'oh er memb tra, Philotbé; mar e hoès ur guir volanté d'antréein én bènt ag en devotion, clasquet ur honduyour mad. Ag en ol aviseu mad e ellér rein d'oh, hennen-é en necessæran hag en hani a vrassan conséquance. Ne verne petra e rér, e lare en dén devot Avila, ne vér jamæs assuret e hobér volanté Doué, meit é quement ma pratiquér en humble aboeissance-zé, en dès recommandet quement er Sænt ha Santézed, ha de béhani é mant bet ind-memb quer fidel. Santés Therès, é clevet conze a benignenneu bras Cathelin a Gordou, e oé bet touchet ba forh tantet d'hobér er memb tra, inemb d'avis hé hovézour, péhani en dihuenné doh-t-bi. Neoah hi e hum rantas d'é avis, hag arlerh, en Eutru Doué e laras dehi: me merh, te guërhe dré un hènt mad ha sur; te istimé hilleih er benigen e ra honnéh, ha mé m'istime davantage ba ç'aboeissance. Arlerh en dra-zé hi e chérissé quement er vertu a aboeissance, ma ras ur rô (vœu) particulièr, open en hani hé doé déja groeit d'er ré e gommandé ar nehi, de hélie aviseu mad un dén santel ha parfæt, ha bi e dennas perpet a guement-cé hilleih a gon-

solation hag a bourfit. Ér memb fæçon én hé raug hag hé goudé, hilleih a ineanneu santel, eit bout surroh a hobér volanté Doué, en dès pléguet ou volanté prope de hani é serviterion. En aboeissance humble-zé-é a vêle quement santés Cathelin a Sienne él livre a hé devisereah devot, Honnéh-oé pratiqua er brincès santés Elisabeth, péhani a bélié guet un aboeissance parfæt aviseu mad Conrad, dén habil; ha chetu amen er gonseil a ras sant Loeis d'é vab quênt merhuel : covesseit liés, e m'ean, ha choéget ur hovézour habil assès, aviset-mad ha capable d'hou secour ha de rein d'oh sclærdér, drès peb-tra ér poéndeu e sella bou stad spirituel.

*Un ami fidel*, émé ar Sperèd-Santel, *a zou ur brotection puissant; pihue benac e gave unan, e gave un trézor; cavet en dès er surté ag er vuhémen hag ag er vuhé éternel; en n'emb en dès dougeance Doué, e gave en ami-zé.* Dré en desir e arrhue ér vuhé éternel, é teliér drès peb-tra clasqua en ami-aé, eit hur honduia dré é aviseumad én hun ol œvrau, ha gobér d'emb quêrhet guet assurance é creis lecu er goal-sperèd; ni a gavou én-ou en trézor a sclærdér eit pêllat doh en droug ha gobér er mad én ur fæçon parfætoh; ni hur bou mui a gonsolation én hun afflictionau, mui a nerh ait hum seuel a pe goéehemb, hag er requissan ag en ol remædeu eit güellat net hur lilinhuédeu spirituel.

Mæs pihue a gavou en ami-aé? Er Sperèd-Santel a resconde : en hani e zouga en Eutru Doué, de laret-é, en dén bumble, péhani en dès un desir sincér d'avanoe ér vuhé spirituel. A p'en dé enta ag ur gonséquence quer bras, Philothé, cavouet ur honduyour mad eit quêrhet én henteu ag en devotion, pedet èl ma faut en Eutru Doué de rein d'oh unan revé é galon; ha credet é rei d'oh unan habil ha fidel, hag é teliehé degassa d'oh un æl, èl da Dobia youanq,

Én effèd, hui e zelie er sellet èl un æl; de laret-é, e p'en devou-ean reit d'oh en Eutru Doué, ne seliat quet mui er sellet èl un dén hemb quin. Ne laquet én-ou hou confiance meit e gaus de Zoué, *péhani* e hum chervigeou e nehou eit hou conduie hag hon ç'instrugein én ul laquat én é galon hag én é vég er santimanteu hag er honzeu necessér eit hou santefication. Reo-cé, hui e zelie er cheleuet èl un æl disquennet ag en nean eit hou conduie. Beah ehué sincér vis-a-vis dehou: conzet a greis calon doh-t-ou: disolait dehou perhuéh en drougue hag er mad e sou én-oh; ér fæçon-zé er vad a rehet e vou surroh, hag en drougue e vou berroh; hou ç'inean a vou crihoeh én hé foénieu, ha régléttoh én hé honsolationeu. Open er gonfiance, hou péet aveit-ou ur respet devot; mæs modéret en eile hag éguilé én ur fæçon ne vihannei qoet er respet dré er gonfiance, na ne rei qoet er respet colle er gonfiance: hum abandonnet dehou guet er respet en dès ur verh é quevér hé zad; ha respectet-ean guet er gonfiance en dès ur mab é quevér é vam. En ur gùir, en amitié-zé, *péhani* e zelie bout nerhus ha douce, e zelie hoah bout é *peb-tra spirituel*, santel, sacret ha divin.

Choéget unan é mesque mil, émé en dén devot Avila; ha mé, me lare unan é mesque dec mil: rao nan d'int quet quer stangue èl ma credér. Eit hum acquittein, èl ma faut, ag er gargue-zé, ret-é bout charitable, habil hag aviset-mad; ha mar manque unan benao ag en tair calité-zé, er choége e rér e zou dangerus. M'al lara d'oh hoah ur huéh, goulennet guet Doué ur honduyour mad; hag a p'ou pou-ean cavet, trogairéqueit mil guéh é Vajesté divin; hum zalhet doh hou choége ha ne glasquet quet un aral. Quérhet de Zoué guet simplicité, humilité ha confiance; rac nen dès quet a zoutance ne rehet ur voyoge eurus.

## CHAPISTRE V.

*Ret-é commance dré burifiein en inean.*

« Er boquetteu, émé er prièd secret, e gommance » disclore én hun dorr; mal-é diotblein ha taillein » er gùé. » Petra-é er boquetteu-cé, Philothé, nameit en desirieu-mad : rac-cé quentéh èl m'ou santamb én hur halon, ret-é hum impléein béan d'hé furifiein ag en œvreu marhue ha dibourfit. É lézen Moise, a pe venné ur verh estrangér diméein d'ur Juif, é oé obliget de gùttat hé broh a sclavage, d'hobér touzein hé bleàu, ha trobein hé ivinen. Quement-cé e zisque d'emb é telie un inean, péhani e zesire bout inouret a alliance Jésus-Chrouist, hum zizobér ag er hoh dén hag hum busquein ag en dén neué, én ur zihourienneia e hé buhé ol er bagatellage, péré e ellehé hé distroein a gàrein Doué.

Eit gùellat en inean, quer-clous èl eit gùellat er horve, ret-é hé délivrein a hé fal daicheu; ha chetu er péh e hanhuan purrat er galon. Quement-cé e hum hroas én un taul é sant Paul, é santés Madelén, é santés Pélagie, é santés Cathelin a Sienne hag én ul lod vad a Sænt ha Santésèd aral; mæs ne zeliamb quet bout én gorto é rei d'emb en Eutru Doué en evantage-zé, péhani e zou ur miracle quer bras én ordre ag er græce, èl mei résurrection ur marhue én ordre ag en natur. En inean, quer-clous èl er horve, ne huella quet én un taul, mæs pas ha pas, a nebedigueu ha guet poén; hag er fæçon-zé-é er surran : rac hui e hoér, Philothé, petra e lare er hoh proverbe : er hlinhuédeu e za ar vaih bag é poste, mæs ind e ya ou hènt ar droèd hag ar ou gouar : er hlinhuédeu spirituel e hroa er memb tra.

Amen é ma rat gobér provision a hilleih a batiantæt hag a gourage. Ab l truhé e mès doh certæn tud-zou, péré é hùélet é mant sujet de hilleih a zibarfectioneu, e gommance, erlerh ur misiad pé deu a zevotion, de hum gênein ha de bum ziæzein; preste-ind de vout feahet dré en tantation, de gùittat ol, ha de retourne ar ou faseu. Mæs ur poènd aral quen dangerus èl hennéh é gùélet certæn ineanneu, péré, dré un tantation contrel, e grède ag er hetan déiau a ou honversion bout libre a ou goal inclinationeu, ha bout parfæt hemb en devout groeit nitra : péré, én ur glasque neigeal hemb n'ou dès hoah a zivasquêl, e hum sàue d'er bazen ihuellan ag en devotion. O, Philothé! guet ou dès ind de zihoalle e goueh arré, rac m'ou dès vennet hum denne rai abret a dré zeourne er médecinour ! ind e zelié considérein erhat en æléd a squél Jacob, péré, deustou m'ou doé divasquêl, e vonté neoah hag e zisquenné bah-ha-bah. Ah! e lare er prophèd David, petra e talle d'oh seuel quênt mei deit en dé. Comparagein e rér en inean, péhani e hum sàue ag er pêhèd d'en devotion, dob tarh en dé de vitin, péhani én ur seuel, ne zistraihe quet én un taul en dihoeldæt, mæs a nebedigueu hag hemb n'hum santér.

Biscoah hanni nen dès gùel pratiquet er gonseilmen de burrat en inean, eit er roué santel David, péhani, deustou m'en doé golhet é faut én deur ag er benigen, e houlenné neoah durant é vuhé bout golhet muyoh-mui ag é fallanté. Hennéh-zou un exelcice péhani ne elle quet, na ne zelie quet sohihue meit guet bur buhé; n'hum ziæzamb quet enta é hùélet hun dibarfectioneu. Ur barfection e gonsiste é hobér brézel dehai; mæs un dra impossible vou d'emb gobér brézel dehai ha dougue er victoër ar nehai, ma n'ou santamb ha ma n'ou hanàuamb; rac cé er victoër a béhani é omb én gorto, e gonsiste é résistein perpet doh-t-hai, ha non pas é vout hemb ou santein.

Open quement-cé, santein er piqueadur a nehai, nen dé quet cousantein. Er hrézel spirituel-zé, ret-é bout én gorto a vout ettaquet gùéhavé eit exelcein hun humilité. Nan d'omb quet neoah feahet, meit a pe gollamh er vuhé pé courage; mæs hun dibarfectioneu hag er fauteu véniel ne ellant quet gobér d'amb colla er vuhé spirituel ag er græce, rac nen dès meit er péhéd marvel e ra quement-cé; rac-cé n'hun nès da zougein meit a golla courage; mæs laramb de Zoué él David : *men Doué, délivret-mé ag er sperèd lausque ha digalon.* Na doucet, nac eurusset-é hur stad ér brezél spirituel-zé, e pe ellamb parpet dougue er victoër, meit ma vennehemb parpat résistein !

---

## CHAPISTRE VI.

*Ret-é de guetan purrat en inean ag er péhedeu marvel.*

Quetan sourci unan e venne purrat é galon, n zelie bout d'hé distaguein doh er péhéd, hag er sacremant a Benigen e chervige de guement-cé. Choéget er gùellan covézour e ellehet oavouet; hou péet unan benac ag el livreu bihan-zé, péré e zou groeit eit secour er gouciance én examén e zeliér gohér ag er vuhé; leinet-ean guet attantion ha remerquet poénd-oh-poénd é petra en e hoès offancet Doué a houdé en oaid a ræson; ha mar hum zefiet e hou mimoér, scrihuet, pé groeit ur merche-benac én hou livre eit degasse chonge d'oh e pe vou ret. Arlerh en examén perhuéh e hou péhedeu, hou péet a nehai er gontrition brassan ha parfætan e vou possible d'oh, dré er bedair gonsidération-men : *dré er péhèd, hui e hoès collet græce Doué; hui e hoès abandonnet en droèd hou poé d'er baraouis; hui e hoès méritet er poénieu éternel ag en ihuerne, ha renonciet de garanté Doué.*

Hui e huéle, Philothé, é conzan d'oh ag ur govézion general a hou ç'ol buhé, ha me grède é

ma absolumant necessér : mæs ha ne vehé quat necessér aveit-oh, ma gonseille d'oh naoah hé gobér a gaus d'en avantage a dennér a nehi ér momandcé. Arrihue e ra liès cavouet defauten énorme é covézioneu ordinær en dud, péré an dès ur certæn trein a vuhé cumune. Monnet a rér de govessat hemb tam pé quasi tem préparation; covessat a rér guet ur volonté segrèd da retourne arré d'er memb fauteu, pé rac ne vér quat disposet de hèllat doh en occasioneu a béhet, pé rec ne vennér quat impléein er moyandeu necessér ait changein a vuhé; manquein a rér e gontrition requis; heg én ol circonstauceu-zé, ur govéaion general a aou necessér eit assurein er salvediguesh. *Mæs ha na vehé* nitra a guement-cé de aougein, er govézion general a zou parpet avantajus; hi e ra d'emh un hanåuediguesh a han-amb-ni-memb; hi a ra d'emb hur bout ur méh salvus é huélet hun ol péhedau; hi a soulega hur sperèd a hilleih a néhanceu; hi a dranquilla er gouciance; hi hun dougue de hilleih a résolutioneu med; hi hul leque souéhet é huélet misériccrde en Eutru Doué, péheni en dès hur gorteit quer pêl guet quemant a batientæt, hi a laque hun ted spirituel ér stad da rein d'amh avisau jeugeaploh; hi a ziguaore hur halon eit covessat hur péhedeu guet mui a goofience én amzér de aonnat.

Rac-cé, Philothé, èl ma hoès affær emen da reneuéein ol hou puhé ha de hum gonvertissein parfætament da Zoué, ma mès ræson, me grèda, da gonseillein d'oh gobér ur guvézion ganaral.

---

## CHAPISTRE VII.

*Requis-é open purrat en inean ag en ol inclinationeu d'er pèhèd.*

Or. ar bobla a Israèl a sortias ag en Egypte; mæs hillesh a nehai e lausquas énou ou helon; he chetu patra oé caus ma tesirent liès én deserh en oignon

hag er hicg, a gavent én abondance én Egypte: èl-cé ehué bout-zou hilleih a dud, péré e sortie ag er stad a béhèd; mæs eit quement-cé ne zistaguant quet ou halon doh er péhèd; de laret-é, ind a gueméra er résolution ne béheint quet mui, mæs ind hé heméra guet ur certæn regret é qùittat er pligeadurieu ag er péhèd. Ou halon er huitta hag e bèlla doh-t-ou; mæs ind e selle liès ar ou zran, haval doh moès Loth, péhani e zistroas hé fèn de sellet Gomor. Ind e hum gomporte èl certæn tud clan a zou doh péré é tihuennér a zaibrain sucrin (melon): hui e houér, ne zaibrant quet a nahai, rac ma tougeant er malhue, a béhani en en dès ind menacet er médecinour mar daibrant; mæs ind hum gêne a gaua de guement-cé; ind hum chagrina bag e zouta petra a zeliant gobér; er vlas e ra vad dehai, hag ind ou dès évi d'oh erré a huélant é taibrein. Chetu caractér er bénitandèd lausque ba digalon: ind e zihoalle durant ur certæn amzér a béhein, mæs quasi én drespet d'ou halon; ind e garehé guellet péhein hemb bout dannet; ind e gonze ag er péhèd guet ne houyan quet péh gousta, péhani e ra dehai santein é faus pligeadurieu. N'ellant quet lamein a ou sperèd é cave ar réral én-ou peb sorte satisfaction. Un dén, par example, e gùitta én é govézion er résolution en doé queméret de hum vangein; mæs quentéh arlerh é vou cavet é compagnoneah é amièd, guet péré é quemérou pligeadur é conze ag en dissantion en dès bet guet é nessan; ean a larou en dehé groeit en dra-hont pé en dra-men, quenavé ma touge en Eutru Doué; na diæsset-é, émé-ean, er poénd a lézen Doué, péhani e ordrenne pardonnein d'en anemisèd. Ah! pa bermettehé en Eutru Doué hum vangein! Allas! er peur dén-zé, deustou nen dé quet mui marcé ér stad a béhèd, en dès neoah é galon embarrasset guet er garanté doh er péhèd; haval-é doh en Israélitèd-hont, péré én ur sortie ag en Egypta, e lausquas énou ou

halon. Laret er memb tre ag er voès-hont, péhani, goudé en devout qùitteit hé fol emourusted, e guemére neoah ur reste pligeadur é huélet hag é vout gùélet, é hobér certæn gesteu péré e verche ur reste e istime hag a garanté. Allas! ol er bénitendèd-zé e zou én dangér vras e venquein ou salvedigueah.

O Philothé! e pe hoès un desir sincér de vout devot, n'hum goutantet quet e gùittat er péhèd hemb quin, mæs purreit open hou calon a ol er póh e vehé bet caus d'er péhèd, pé e vehé ur fréh ag er péhèd; me mès déja laret d'oh, nen dé quet possible jaugein en inclinationeu-sé guet er vubé devot. Me gomparage en ineanneu-zé, péré, goudé m'ou dès qùitteit er péhèd, e zou quel languissant ha quel lourd é chervige Doué, doh en dud, péré en dès bil stràuet partout dré ou horve; ne ellér quet laret é mant absolumant clan, mæs ou min, ou gesteu hag ol ou œvreu e zou goal-glen; ne gavant gouste erbet d'er péb e zaibrant; ind e boarhe hemb joé; ind e gousque dibarfæt; sleigeal e rant quêntoh eit quèrhet. El-cé ehué, en ineanneu-sé, doh hum gomportein èl-cé én ou exelciceu, er béré nen dès quet paud de gontein nac eit en nombre nac eit er mérit, e ra er mad guet quement a ziouste hag a boén, nen dé quet mui calz e faute quer caër ha quer gracius èl mé me en œvreu a zevotion a p'ou groér guet ur grèd apert ha carantéus.

---

## CHAPITRE VIII.

*Penaus é ellér purrat en inean ag en ol inclinationeu d'er péhèd.*

Eit donnet de bèn e burret hou ç'ineen ag en ol inclinationeu d'er péhèd, formet én hou sperèd ul limage crihue ha sòn eg en ol drouguen e denne er é lerh er péhèd, acel-fin m'hou pou én hou

calon ur gontrition huerhe, nerhus ha parfæt a hou ç'ol fauteu. Ne verne péh quen distér-é er gontrition, meit ma vou véritable, hi e burra hun inean ag er péhèd, drès peb-tro, dré en nerh neué e receuamb ér Sacremant a Benigen; mæs mar dé crihue ha nerhus hur hontrition, hi e forbanna a hur halon ol er goal inclinationeu péré e zou bet caus d'er péhèd, pé e zou er fréh ag er péhèd. Remerquet en examplen-men : e pe n'hun nès meit un tamicg caz doh unan-benac, n'hun nès quet calz a boén meit a p'er gùélamb; ha ni e hum goutante e bêllat doh é gompagnoneah : mæs mar hun nès ur haz bras doh-t-ou, beta desirein é verhue, nezé ni e daule hur velime ar é guærent, é ligné, hag ar é amièd; n'ellamb quet ou souffrein; bet é borterèd memb e vlesse hun deulegad hag hur halon, hag é general, ol er péh er selle ón ur fæçon benac e zisplige d'emb, ha ne gavamb quet ehué é ma assès pêllat doh é gompagnoneah. Chetu penaus ur pénitand péhani nen dès ag é béheden meit ur hæ heg ur gontrition distér, mæs péhani e zou neoah véritable, e zihoalle e galon vad a béhein; mæs mar-en dès ur hæ huerhe, hag ur gontrition sòn ha nerhus, n'hum erreste quet ér haz doh er péhèd, een en dès open horreur doh é fal accoustumanoeu, doh en ol occasionen, ha memb doh ol er péh e ellehé dougue d'er péhèd. Hou péet enta, Philothé, ur glahar nerhus ha general non pas hemb quin a hou ç'ol péhedeu, mæs memb ag en distéran circonstancen a nehai. Chetu penaus ag er hetan momand a hé honversion, Mari-Madelén e gollas er houste a hé ol pligeadurieu beta memb ou ancoéhat net : quement-cé ehué a ré laret d'er prophèt David, *en doé caa doh er péhèd, doh en hènteu hag er minotenneu ag er péhèd.* Chetu é petra é consiste er reneuémant-cé ag en inean, comparaget dré er memb Prophèt doh un aigle en dès taulet ol é blu.

Mæs eit laquat hoah gùel én hou sperèd er malice

ag er péhed, ha hou pout ur güir glahar a nehou, hum impléet d'hobér er méditationeu a sou amen arlerh; ha mar groet un usage vad a nehai, hui e zistrugeou én hou ç'inean, dré græce Doué, bet en distéran grouyen ag er péhed. Eit quement-cé e mès ind preparet ér fæçon e mès eredet er buellan; hui ou groei én eile arlerh éguilé, revé en ordre e mès rait dehai: na rat quet meit unan bamdé: ma gonseille d'oh hé gobér, mar dès moyand, da vitin, rac nezé é ma tranquillan en isprid; durant en deueh, hui a gouvìou liès hou sperèd de retourne ar er péh en devou hou touchet muihan durant hou méditation; ha ma nen doh quet hosh accoustumet d'er sorte pratique-zé, hui a leinou en eile parti ag el livre-men. Énou hui e gavou er péh a hoès d'hobér.

---

## CHAPISTRE IX.

### *Méditation ar formation mab-dén.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué;
2. Goulennet guet-ou sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. Considereet nen dès quet hoah guerço ne oèh quet ér bed, ha ne oèh neze nameit ur pur nitra. Méu a oèmb-ni, me inean, quênt en amzér-zé? Er bed e oé déja cob, ha ne oé hoah ronte erbet a han-amb.

2. Chonget erhat en dès en Eutru Doué hou tennet a nitra eit hou cobér er péh ma oh, dré ur pur effed ag é vadeleah hamb nen doé dobér erbet a han-oh.

3. Format én hou sperèd ul limage noble ag en donzæon en dès groeit d'oh en Eutru Doué doh hou croéein; rac mab-dén e sou en noplan hag er

parfætan ag é ol œvreu; orouéet-é eit bout enrus de virhuiquin; ean é huffan en dès un isprid capable de gontamplein parfectioneu é Grouéour, hag ur galon capable d'er hârein.

### AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Hum humiliet é presance Doué, ha* laret èl er Profæt : *ó m'inean! hanàue é ma en Eutru Doué-é ha væstre, hag é ma-ean en dès ha crouéet, ha nen doue quet hum groéet té-memb :* ó men *Doué, me zou el labour a hou teourne! ó me mæstre, ol er péh ma on, nen dé nitra én hou presance, ha pihue on-mé, eit m'hou pezé vennet gober d'eign er græce-zé?* Allas! m'inean, abîmet oès é creis ur yoh nitra; ha hoah hinihue ne vehès nitra, quenevé m'en dès en Eutru Doué ha croeit er péh ma ous.

2. *Trugairéquett en Eutru Doué.* O me Hronéour! hui e zou quen infinimant mad èl ma oh infinimant puissant : a béguement nen d'on mé deliable d'oh, eit hou pout men groeit dré huu miséricorde er péh ma on! Petra e rein-mé eit mêlein èl ma faut hou ç'hanhue santel, hag hou trugairéquat ag hou madeleah infini?

3. *Hou péet mèh a han-oh hui-memb.* Mæs, allas! me Hrouéour, é léh hou cârein hag hou chervige, men goal inclinationeu en dès revoltet me halon inemb d'oh; ind ou dès me fêlleit ha separet doh-oh; m'inean en dès hum daulet d'er péhèd hag hum hloëstret d'er fallanté : ne mès quet mui respettet na câret hou madeleah eit pe ne vehoh quat me hrouéour.

Chetu amen enta er résolutioneu mad e gueméran hinihue dré hou cræce : me renoncie d'er bligeadur væn e mès queméret durant quement a amzér; ne glasquen quin meit on; ne oé ém sperèd hag ém halon meit on, de laret-é nitra. *A betra én hum hlorifiès-té, doar ha ludu?* Pé quêntoh gùir ha misérable nitra, petra e gavès-té én oua hag e ellehé

pligein d'id? me venne hum humiliein, hag eit quement-cé, me hroei en dra-men hag en dra; me souffrou guet patiantæt en dispriance-men hag en dispriçance; me venne absolumant changein a vuhé: me héliou e vremen en inclination e re d'eign me hrouéour d'er chervige: me inourou én-an er galité a groeidur Doué, ha n'hum istimein meit a gaus de guement-cé: me gunsacrou ol er péh e mès receuet guet Doué d'er chervige he d'hobér é volanté, revé er moyandeu e rei d'eign, hag e béré é houlennein evis guet me zad spirituel.

CONCLUSION.

1. *Trugairéqua en Eutru Doué: ó m'inean! ra mil bennoh d'ha Zoué; hag ol er péh e zou én-an, hum impléet de vélein é hanhue santel.* M'hou trugairéque, ô men Doué! eg er ved e hoès groeit d'eign doh me hrouéein.

2. *Hum offret de Zoué.* O men Doué! m'offre d'oh ol er péh e hoès reit d'eign, guet me halon, péhani e gonsacran d'oh.

3. *Groeit ur beden humble de Zoué.* O men Doué! m'hou suplie de sonnat, dré hou cræce, er résolutioneu hag en affectioneu-men. Guérhiés santel, m'hou pède d'ou recommandein d'hou Meh adorable, hag ol er ré eit péré é telian pedein, etc., etc. *Pater noster, Ave Maria.*

Arlerh hou méditation, æstet perhuéh er fréh a nehi; de laret-é, scrihuet én hou mimoér er péh en devou muihan touchet hou speréd hag hou calon, ha chonget én-hai liès mad durant en deuéh eit hum sonnat én hou résolutioneu. Chetu er péh e mès coustume de hanhuein er boquêt spirituel. Me gomperage er bratique-zé doh hani certæn tud e zou, péré e guemére de vitin ur boquêt eit er frondein liès durant en dé, hag eit rejouissein ou halon dré er frond-vad e nehou.

M'hou ç'avertisse omen a guement-cé, eit ma rehet er memb tra én hou ç'ol méditationeu.

2

## CHAPISTRE X.

*Meditation ar er fin eit péhani en en dès en Eutru Doué crouéet mab-dén.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é prasance Doué;
2. Goulennet guet-ou sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. Doué nen doé intérès erbet doh hur bronéein, rac nen dès dobér erbet a han-amb. Nen dès ents hur hrouéet nameit eit gobér hur bonheur, hag hul laquat ér stad de vout, dré er secour ag é hræce, lodêc ag é hloer. Guet en intantion-zé, Philothé, en en dès reit d'oh quement a avantageu spirituel ha corporel. Ean en dès reit d'oh ur sperèd eit en hanàuein hag en adorain; ur mimoér eit m'hou pou chonge a nehou; ur volanté ait er hârein; un imagination eit considerein, èl én ur miloér, é vadeleah; deulegad eit contamplein é œvreu; un téad eit er mêlein, hag ol en avantageu aral eit er chervige.

2. A p'en dé eit quement-cé en dès hou crouéet en Eutru Doué, hui e zelie condannein ha forbannein a zevri ol en œvrau contrel d'er fin-zé eit péhani é oh destinet, ha disprisein ol en treu væn ha dibourfit, péré ne ellant quet chervige d'oh d'arrihue én-hi.

3. Consideret enta péh quer bras-é malheur tud er bed, péré ne chongeant quet é quement-cé! Malheur tud, e laran, péré a vihue èl pe gredehènt nen d'int ar en doar nameit eit batissein tyér caer, gobér jardrinien agréable, dastume danné ar zanné hag hum zivertissein guat amoêdage.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Hum humiliet én ur rebreichein d'hou ç'inean hé miser hag er bihan a sourci hé dès bet a hum vá-*

guein ag er güirioneu-zé. Allas! men Doué, de betra é impléèn-mé me sperèd, a pe ne chongèn quet én-oh? É petra é chongèn-mé, e p'hou ç'ancoéhèn? Petra e gàrèn-mé, e pe n'hou càrèn quet? Allas! me zelé màguein m'inean guet en hùirioné, ha me mès hi goalhet a vanité. Garrotet é sclavage er bed, me mès ean cherviget hemb chongeal é oé-ean e zelié me chervige ha men dougue d'hou e'hanàuein ha d'hou clorifiein.

2. *Hou péet quæ a hou pulé tremeinet* Me renoncie d'oh enta, ha me halon en dès dongér doh-oh, fal vodeu ag er bed, chongeu fal hag abominable, réflexioneu dibourfit; caz e mès doh-oh, caranté criminel, fol amourustæt, chervigeu collet, charité fal aviset ha faus apertis, péré, eit pligein d'en dud, en dès groeit d'eign bout ingrat é quevér men Doué; m'hou forbanne ol guet ur haz éternel.

3. *Hum gonvertisset de Zoué.* O men Doué! ô me Salvér! ne chongein mui é nitra meit én-oh; ne rein mui caz erbet a ol er péh e elléhé displige d'oh; me impléou perpet me mimoér de gonsiderein hou prastet hag en doustér a hou madeleah ém hevér; me halon ne gavou mui e joé nag e goutantement meit doh hou càrein.

Ya, m'el lare a zevri, n'em bou mui meit caz ha dongér doh en deverranceu-men hag en deverranceu, é péré en hum bligèn; doh en exelciceu-men hag en exelciceu, é péré é collèn ol m'amzér; doh en amoèdage-men hag en amoèdage, doh péré é oé staguet me halon; hag eit hum gonservein hag bum sonnat ér santimanteu-zé, m'hum chervigeou ag er moyandeu-men hag er moyandeu... M'impléou en dra-men hag en dra, etc.

CONCLUSION.

1. *Trugairéquett Doué.* M'hou trugairéqua, ô men Doué! hou pout me brouéet eit ur fin quen excellant ha quer pourfitable aveit on; de laret-é,

eit bou càrein ér vuhé-men, hag eit bout lodec a hou cloer durant un éternité ér vuhé aral. Ah! pegourcé é vein-mé digne a guement-cé? Pegourcé en hou mêlein-mé èl ma telian hag èl ma véritet.

2. *Hum offret en Zoué.* Me offra d'oh, ô men Doué! me ol résolutioneu ha santimanteu, me halon ha m'inean.

3. *Pedet en Eutru Doué.* Receuet, ô men Doué! me résolutioneu ha men desirieu; reit d'em inean hou pénédiction santel, acel-fin m'em bou er bonheur d'ou accomplissein dré vériteu Jésus-Chrouist hou Mab, péhani en dès scuillet é oaid aveit on ar er groéz. *Pater, Ave.*

## CHAPISTRE XI.

*Méditation ar Vadeleahen en Eutru Doué.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué;

2. Goulennet guet-ou sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. CONSIDERET en avantageu corporel e hoès receuet guet en Eutru Doué; ur horve formet én ur fæçon quer parfæt, ur yéhaid précius, en ol commoditéeu requis eit antretenein er vuhé, er pligeadurieu honeste e gavet én hou stad; en ol secourieu hag assistance a berh er ré e zou édan hou ç'autorité; compagnonneah amiable ha douce bou ç'amièd; mæs open quement-cé, hum gomparaget un tamieg doh hilleih a dud péré e talhue marcé guel eit oh, ha e béré nen dès qnet reit Doué er memb avantageu: rac péguement e huélet-hui péré en dès ur face dijauge, ur horve difæçon, ur yéhaid peur? Péguement e zou e huennade abandonnet guet ou amièd hag ou hærent, dispriset ha decriet, e lan-

guisse é clinhuédeu hir hag ér vrassan peuranté. Doué en dès hou pourvæet-hui én ur fæçon, hag er ré-zé én ur fæçon aral.

2. Consideret ol er péh e hanhuér avantageu spirituel : chonget erhat é hès ul lod vad a dud péré e zou fol hag innoçand, colérus, vangeancius, fal zessàuet, ha péré e vihue én un inorance cablus ag er péh e zou requis gout eit bout salvet. Perac nen doh-hui ag en nombre-zé? Pihue, nameit Doué, en dès hou pourvæet, drés ul lod vad aral, ag en ol avantageu e hoès, ag un imur mad, ha de vout bet dessàuet guet quement a sourci?

5. Consideret hosh gùel, Philothé, er græceu surnatorel e hoès receuet : hout gannet ér grechéneah ha groeit croaidur d'en Ilis Catholique; bout galhuet a vihan de hanàuein quer parfæt en Eutru Doué, de vout lodèc én usage stanque ha salvus eg er Sacremanteu. Péguement a græceu doh péré e hoès resistet; péguement e sclærdér intérior péré e hoès mouguet; péguement a rebreicheu a hou couciance, ar hou puhé diréglet; pet gùéh en en dès en Eutru Doué pardonnet d'oh hou péhedeu, hag éhuéheit doh-oh eit hou télivrein a hilleih a occasioneu é péré é oèh ér riscle a zannein hou ç'inean? Petra, e houdé en amzér m'hou lausque en Eutru Doué de vihuein, ne hoès quet impléet ur momand eit avance en affær a hou salvedigueah ! Examinet er græceu-zé en eile arlerh éguilé, hag hanàuet péguement é ma mad ha miséricordius en Eutru Doué.

### AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Beah souéhet é huélet madeleah en Eutru Doué.* O men Doué, na brasset-é bet hou madeleah ém hevér! ô na péh madeleah! ô me Salvér! na pihuiquet oh-hui é miséricorde; nen dès nitra e fehé bout comparaget doh hou madeleah! O m'inean! hum bliget é vrudein péguement é ma bras er græceu en dès reit d'eign en Eutru Doué.

2. *Hum humiliet é huélet hou ç'ingratitud.* Mæs pihue on-mé, ô men Doué ! eit hou pout chonget èlcé éu-an ? Ah ! n'er méritan quet é fæçon erbet ! Dré en abusance e mès groeit a hou græceu, me mès-ind laqueit édan me zreid ; dré en disprisance e mès groeit a hou madeleah, me mès-hi disinouret ; me mès paiet hou miséricorde infini dré un ingratitud hag ur malice hemb par.

3. *Douguet hou calon de hout grat vad de Zoué.* O me halon ! ne vès quet mui infidel, ingrat na revoltet vis-a-vis d'un Doué péhani e zou quer mad én ha quevér. Ah ! m'inean, penaus é refusehés-té berman sèntein doh un Doué péhani en dés groeit treu quer caer ém hevér ha reit d'aign græceu quen admirable ?

Ah ! Philothé, commencet enta dilonie hou corve ag er pligeaduriou-men hag er pligeadurieu, eit en accoustumein de chervige Doué : arlerh, impléet hou ç'inean d'en hanàuein muyoh-mui én ur bratiquein en exelciceu-men hag en exelciceu ; péré e elle chervige d'oh eit quement-cé. Pratiquet er moyandeu a salvedigueah e bresante d'oh en Ilis a berh Doué. Ya, m'er groei ; me ol joé vou pedein ha gobér oræson ; me dostei liès d'er Sacremanteu ; me cheleuou apertmad conzeu santel men Doué ; ma rei é volanté én ur bratiquein er péh e gonseille d'eign en aviél hag én ur bélie en aviseu mad e rei d'eign dré é græceu.

CONCLUSION.

1. Trugairéqueit Doué ag èr græce en dès reit d'oh d'hanàuein é zonæzoneu hag hou tevérieu.

2. Offret dehou hou calon hag hou ç'ol résolutioneu.

3. Pedet-ean d'hou sonnat én-hai, én ur rein d'oh er fidélité requis eit ou accomplissein. Goulennet guet-ou er græce-zé dré vériteu marhue ha passion Jésus-Chrouist, ha dré intercession er Huérhiés hag er Sænt. *Pater noster. Ave, Maria.*

## CHAPISTRE XII.

### *Méditation ar er Péhedeu.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presence Doué;
2. Goulennet guet-ou sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. CONSIDERET péguement e amzér-zou a pe hoès commancet de béhein; chonget sôn péguement e hoès e zé de zé cresquet en nombre e hou péhedeu, pé inemb de Zoué, pé inemb doh-hui-memb, pé inemb d'hou nessan, dré chongeu, dré gonzeu, dré hou tesirieu ha dré hou ç'œvreu.

2. Consideret ol hou fal inclinationeu, ha guet péh counar en e hoès-ind héliet ha coutentet: erlerh quement-cé, juget: nen dé brassoh en nombre e hou péhedeu, eit en hani ag er bleàu a hou pèn, ha memb hani er sable e zou é borde er mor?

3. Consideret drès peb-tra hou ç'ingratitud é quevér Doué, rec ur péhed generel-é, e haotére ar en ol péhedeu erel hag e gresque infinimant er malice e nehai. Contet, mar guellet, en ol vad en dès groeit Doué én hou quevér, hag e hoès impléet inemb dehou eit en disinourein dré er malice e hou calon: contet en ol aviseu mad en dès reit d'oh dré é hræcen, hag e hoès dispriset; en ol desirieu mad e hoès mouguet, hag en ol abusance e hoès groeit ag er Sacremanteu. Mèn é ma d'er bihannen er fréh é oé én gorto en Eutru Doué hou pehé tennet e nehai? Petra e hoès-hui groeit ag en ol madeu spirituel a béré en en doé hou priéd divio goarnisset hou ç'ineen? Dré hou fal-lenté hui e hoès corromplet ha profanet ol en treu-eé. Chonget erhat é oh bet ingrat beta ridec e hou ç'ol nerh de hum golle én amzér m'hou ç'hélié en Eutru Doué guet quement ha garanté eit hou salvein.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Hum humiliet é presance Doué é huélet hou misér.* O men Doué! penaus é credan-mé hum bresantein dirac-oh? Allas! me huéle é on én ur stad truhêc, carguet a gorruption, a lousteri, a ingratitud hag a fallanté. Ha possible vehé e vehèn bet quer fol ha quen ingrat, que ne chommehé quet pas unan hemb quin a me squênden ne vehé bet corromplet dré me fallanté; pas unan hemb quin a avantageu spirituel m'inean péhani ne vehé bet profanat dré er péhèd, ha n'em behé quet passet un dé hemb quin a mem buhé hemb hou ç'offancein? Hag ean zou hennéh er fréh a vadeleahen men Doué, hag er bris a Oaid précius me Salvér?

2. *Goulennet pardon a hou péhedeu, hag hum daulet étal treid hou Mæstre, èl er Mab Prodigue étal treid é dad; èl Santés Madelén étal treid hé Salvér caranteus; èl er voès dibauchet étal treid Jésus-Chrouist hé Juge.* O men Doué! groait miséricorde d'en inean-men ebîmet ér péhèd! O calon divin Jésus! mamen a gompassion, a druhé hag a zoustér, hou péet truhé doh er misérable-men!

3. *Queméret er résolution de vihuein guèl én amzér de zonnet.* O men Doué! n'hum abandonnein mui jamæs d'er péhèd; naren jamæs, dré er secour e hou græce. Allas! ne mès-ean câret meit rai; mæs hinihue m'inean e guemére ur haz marvel doh-t-ou; me hum daule étré ou tivréh, ô Tad a visericorde! me venne bihuein ha merhuel én-oh.

Me hum accusou enta d'er Bélêg péhani e zalhe léh Jésus-Chrouist; me hum accusou guet humilité hag a huir galon a me ol péhedeu hemb cuhein, na cresquein, na bihannat hanni; me laquei me ol bossible eit distrugein én-an betac en disterran gourien a nehai, ha drès pep-tra hennen ha hennen, péhani e bouise muihan ar me halon. Eit donnet de bèn a guement-cé, me bratiquou guet courage ol er moyanden e vou merchet d'eign; ha ne gredein jamæs en em bout groeit assès eit reparein fauteu quen énorme.

CONCLUSION.

1. Trugairéquett Doué en devout hou corteit bet bermen de hum gonvertissein, hag en davout reit d'oh santimanteu quer santel.

2. Offret dehou er volanté sincér e hoès d'impléein mad é græceu.

3. Pedet-ean de rein d'oh nerh ha courage eit accomplissein hou résolutioneu, etc. *Pater, Ave.*

---

## CHAPISTRE XIII.

### *Méditation ar er Marhue.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué;

2. Goulennet guet-ou scléridér;

3. Hum representet èl pe veheoh clan, astennet ar hou culé, presté de rantein en dehuéhan huannad, bag hamb espérance erbet a retourne jamæs é yehaid.

CONSIDERATION.

1. Considére, ô m'inean! péguement é omb én arvar ar en dé hag er momand ag er marhue: un dra sur-é é sortiei un dé ag er horve-men; mæs pegource you? Na houyés quet: hag ean-vou d'er gouyan pé d'en han, pé d'ur sasuhun aral? Hag ean-vou én noz pé én dé? Hag ean-vou subitemant pé dré un accidant benac; hemb n'em bou amzér de hum breparein, pé arlerh em bout pêl languiset? Ha m'em bou nezé amzér de govessat; ha m'em bou memb er bonheur de gavouat ur hovézour? Ne houyan nitra a guement-cé. Na houyan meit un dra: sur-é é varhuein, ha memb quêntoh eit ne chongean.

2. Chonget erhat é vou arrihue nezé én hou quevér er fin hag er bed: naren ne vou quet mui bed erbet aveit-oh: hui er guélou é tistrahein dirac hou

teulegad él er moguéd : rac ér momand-cé er pligeadurieu, er vanité, er madeu, en inourieu, er fol garanté, ol é tisparisseint dirac oh èl ur squæd. Ah! e larchet-hui, eit péh bagatellage, eit péh amoëdage e mès-mé offancet men Doué! Colletè d'eign ol me amzér, ha ne mès gouniet nitra. E contrel, na caërret-vou nezé, na doucet, nag amiaplet-vou, en devout pratiquet en devotion, en devout groeit pénigen hag œvreu mad! Perac, e larchet-hui, ne mès-mé quêrhet dré en hènt eurus-cé? Nezé hou péhedeu, péré e gaveoh distér a guênt, e hanvalou doh mannéieu bras; ha hui e gavou forh distér ol er pehicg e gredeoh hou pout groeit a vad én devotion.

3. Consideret erhat péh quen triste ha quel languissant vou en adieu e larou hou ç'inean d'er bedmen, d'er madeu, d'er vanitéeu, d'hou ç'amiéd, d'hou quærent, d'hou pugalé, d'hou priéd, ha d'hou corve-memb e vou obliget de gùittat, hag e abandonnou dissébet, blaouahus de huélet, corromplet hag uset bet en isili.

4. Hum represantet guet péh haste é vou lieinnet er horve misérable-zé aveit en turel én doar; hag arlerh en interremant ne vou quet mui paud chonget énoh, na marcé memb tam erbet. Groeit e vou d'oh él ma boès groeit d'er réral. Mar e hoès lausquet danné, é chongehér nezé a ou fartagein; unan benac marcé e larou : *peah ha repos d'é inean*; ha chetu achihue er bed aveit oh. O marhue, na terriplet oustè! Ne espergnès hanni. Te exerce ha bouvoër ar en ol, hemb respettein hanni.

5. Assaiet gout, mar guellet, péh hènt e guemérou hou ç'inean én ur gùittat hou corve. Allas! de béh costé é troei-hi? dré béh route é antréou-hi én éternité? Ah! dré en hani hé devou héliet ér bed-men.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Pedet en Tad a visèricorde, hag hum daulet étré é ezvreh.* Ah! Eutru Doué, queméret-mé édan hou

protection én dé terrible-zé : reservet ol hou madeleah ém hevér bet en dehuéhan ær-zé a mem buhé, acel-fin ma vou eit on un ær eurus. Béén quèntoh triste hag affliget durant mem buhé, meit ma cavein consolation ér momand a me marhua.

2. *Dispriset er bed.* O bed maleurus ha trompour ! èl na houyan quet é péh momand é vou ret d'eign ha quittat, me renoncie d'id a vremen. O m'amièd queih ! ne vennan quet mui hou càrein èl quênt ; mæs me venne hou cârein bermen dré ur garanté santel péhani e badou birhuiquin : rac petra e talle hum staguein ér bed-men dré liameu ur garanté trompus e vou ret un dé torrein.

Me venne enta hum breparein de verhual ér stad vad, laquat me houciance én assurance, réglein mad en dra-men hag en dra, hag hum bourvæein erbat a ol er péh e zou requis d'eign eit gobér ur voyage eurus.

CONCLUSION.

Trugairéqueit en Eutru Doué ag er résolutioneu mad en dès groeit d'oh quemér, hag offret-ind d'é Vajesté divin : supliet-ean, dré véritau marhue ha passion Jésus-Chrouist, de rein d'oh er græce de hum breparein d'ur marhue mad; goulennet-hi guet-ou dré intercession er Huérhiés Vari hag er Sænt, etc. *Pater noster. Ave, Maria.*

---

## CHAPISTRE XIV.

*Méditation ar er Jugemant general.*

PRÉPARATION.

1. Hum laquait é presance Doué;
2. Goulennet guet-ou sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. A pe vou anfin arrihue en amzér arrestet guet Doué eit distrugein er bed, arlerh un nombre bras

e vurhuden horrible, péré e loquou en dud de séhein ar ou zreid guet er scont hag el lorh, é couéhou eg en nean un déluge a dan, péhani e zevorou ol en doar hag el laquou tout é ludu.

2. Arlerh ma vou losquet ol er péh e zou, é vou cleuet son eahus trompet en Arhæl, hag ol en dud e ressuscitou hag e hum gavou en eile guet éguilé én devalen a Josaphat. Mæs, ellas! péh différence étré d'hai ol! rac lod e hum gavou énou guet ou horveu goleit a hloér hag a splandér; lod aral en devou horreur doh hum huélet lous ha difforme.

3. Consideret guet péh majesté é tisquennou ag en nean er Juge souveræn, ezéet er ur gogussen, tro-ha-tro dehou en Ælèd hag er Sænt, ha diract-ou é Groéz splannoh eit en heoul, signe a hræceu aveit er ré vad, mæs signe a vangeance aveit er béherion.

4. É huélet er signe-zé a hur rédemption, ha dré ur hourhemén segréd e rei Jésus-Chrouist, en ol dud hum zispartiou é dihue vandén : lod hum gavou én é du déheu, hag er ré-zé e vou er résalvet; lod aral én é gosté clei, hag er ré-men e vou er ré dannet. Disparti éternel, rac jamæs n'hum geveint mui assamble ér memb léh.

5. Arlerh quement-cé, é vou digueoret el livreu mistérius eg er houciancea, ha ne chommou mui nitra cuhet. Guélet-vou sclær é caloneu en eile hag éguilé en ol mad pé drougue en devou groeit peb-unan, en disprisance en devou groeit e Zoué, pé ag er fidélité de séntein doh é græceu, en ol péhedeu pé er penigenneu en devou groeit. O Juste Douél péh méheit lod, ha péh consolation eit lod aral!

6. Cheleuet guet attantion er santance terrible e bronoņçou er Juge souveræn inemb d'er héherion : *Quirhet, tud milliguet, d'en tan éternel e zou preparet d'en diaul ha d'é æléd.* Pouiset erhat er honzeu-men a héré hanni a nehai ne ellou dougue er sam : *quirhet.* Er guir-zé é hunan e verche d'emb en abandon general e rei en Eutru Doué e nehai

doh ou forbannein ag é bresance, hemb n'ou hontou mui é mesque er péh e appartène dehou. *Querhet, tud miliguet*. ô m'inean! péh malloh-é henného! malloh general, e stleige ar é lerh en ol drouguen; malloh éternel : n'en devou na termén na fin durant un éternité. *Querhet, tud miliguet, d'en tan éternel* : considére, m'inean, en éternité terriblezé. O éternité ag er poénieu éternel! ne blaouahusset ous-té!!!

7. Cheleuet chué er santance eurus péhani e zou en arreste a vonheur er ré salvet : deit, e larou er Juge dehai : ô conze douce a salvediguéah, dré béhani en hur galhuou Jésus-Chrouist, eit hur receu guet madeleah étré é zivréh : *deit, hui péré e zou beniguét guet me Zad.* O bénédiction précius bag amiable, péhani e zou er vamen ag en ol bénédictioneu! *Deit de bossédein er ranteleah e zou preparet d'oh ag er hommancemant ag er bed.* O men Doué! péh græce! rac er ranteleah-cé nen devou jamæs e fin.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. Ah, m'inean! hum lausque de vout piquet bet er bihue dré en dougeance hag el lorh, é chongeal hemb quin én dé terrible-zé O men Doué! péh assurance em bou-mé, é huélet é creinou er Sænt hag en Æléd ag en nean guet en eune hag er sconte!

2. *Hou péet caz hag horreur doh hou péhedeu, a pe nen dés meit-hai e elle gobér d'oh colle hou c'inean.* Ya, m'inean, hum juge té-memb bermen, eit ne vei quet juget én amzér-zé. Ya, me venne gobér un inclasque perhuéh a me ol béhedeu, hum accusein mé-memb, bum gondannein, bum jugein, hum gorrigein; acel-fin ne vein quet condannet dré me Juge én dé ag é vangeance : me govessai enta me ol fauteu, me receuou guet aboeissance en aviseu necessér, etc.

CONCLUSION.

1. Trugairéqueit Doué en devout reit d'oh en

amzér bag er moyandeu de laquat reihtet én hou couciance hag assurein hou salvedigueah dré en usage ag er bénigen.

2. Offret dehou hou calon, eit ma tougou fréh digne a vortification.

3. Goulennet guet-ou er græceu requis eit quement-cé. *Pater noster. Ave, Maria.*

## CHAPISTRE XV.

*Méditation ar en Ihuerne.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué.

2. Hum humiliet én ur houlen guet-ou é hræcé.

3. Hum represantet ur guer goleit a dihoeldæt, é losquein dré un tan astiset guet roussin ha guet choufre, péhani e daule ur moguéd hag ur vlas horrible, hag é péhani é hès hilleih a dud counaret dré en desespoér, hemb n'ellant na sortie na merhuel.

CONSIDÉRATION.

1. En ré dannet e zou én ihuerne haval doh en dud queih-cé é creis er guér horrible-zé. Ind e souffre éu ou ol squênden, hag é tout ou horve, tourmanten péré ne fehér quet comprenein ha hoah bihannoh expliquein : rac, él m'ou dès impléet de héhein ol er péh e oé én-hai, ind e souffre ehué é tout er péh mé mant er poénieu deliet d'ou féhedeu. Rac-cé ou deulegad, eit punition a ou selleu criminel, e souffrou ar gúél blaouahus ag en diaulèd édan mil fæçon horrible ha hani tout en appareil a gen ihuerne. Ne vou cleuet inou meit criereah, hurlereah, hirvoud, blasfemereah, discourieu miliguét ha diaulée : quement-cé e zou un tourmant spécial eit punissein er péhedeu commettet dré en discoharne. En ol squênden aral en devou ehué de souffrein peb-unan é dourmant prope ha spécial.

2. Open en ol tourmanteu-zé, bout-zou hoah unan hilleih brassoh, de laret-é, er hol a Zoué hamb espérance ei bet ag er güélet jamæs én é hloér. Daustou péh quen douce ha quen amiable-oé eit Absalon bout retournet d'er guér a Jerusalem, ean e assure neoah é oé crioh eit é galon bout contraignet de vihuein inou hemb guellet güélet é dad, eit na oé bet en ol poénieu en doé souffret é vout forbannet ér mæz ag é vro. O men Doué! na péh poén, na péh glahar e vou enta bout separet doh-oh durant un éternité, hemb jamæs hou cuélet nag hou cârein!

3. Consideret drès peb-tra en éternité-zé, péhani hé hunan e zou cruelloh eit en ol tourmanteu ag an ihuerne assamble. Allas! mar groa un tamicg terhian oavouet quen hir ha quen hirvoudus en nozeoh berran, petra chongeal ag an noz éternel ag en ihuerne? Inou ne vou quet un tamicg noz nag un tamicg terhian e vou de bassein; mæs ret-vou souffrein poénieu hemb som hag hemb fin durant un éternité. Er chonge ag en éternité-zé, péhani e zou dalh-mad presant d'er ré dannet, e zou caus d'en dasespoér éternel, d'er blasfemau horrible ha d'en arrage infini péré e vou ou fartage de virhuiquin.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

*Assaiet lorhein hou ç'inean, én ul laret dehi guet er profæt Isai :* ô m'inean! ha te ellehé pade birhuiquin én tan devorant-zé ha chomme ér flamma éternel? ha ta vehé coutant e güittat ha Toué eit un éternité?

*Hanhuet en e hoès méritet en tourmanteu eahus-cé ; mæs pet güéh en e hoès-ind-hui méritet?* Ah! ma venne hinihua quemér a zavri an hènt mad, ha gohér güel eit ne mès groeit én amzér tremeinet. Perac rideo de hum dural én ur mor a visériau? Me laquou enta me ol narh d'bobér en dra-men hag en dra, eit dihoalle doh er péhèd, péhani é hunan a elle gohér d'eign colle m'inean.

CONCLUSION.

Trugaréquait Doué, etc. Offret dehou, etc.
Goulennet guet-ou, etc. *Pater. Ave.*

## CHAPISTRE XVI.

*Meditation ar er Baraouis.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué.
2. Pedet-ean de rein d'oh sclærdér.

CONSIDÉRATION.

1. Hum representet un noz calme ba stir-gannêc, ha chonget péguement é ma douce d'hou ç'inean contamplein er sclærdér hag er splandér ag er stirèd : laqueit guet er vràuité admirable-zé en doustér hag er bligeadur e housteheoh én un dé agréable, é péhani er splandér caërran ag en heaul n'hou mirehé quet e huélet el loér hag er stirèd; hag arlerh laret d'oh-hui-memb : ah! ol en treu caër-zé laqueit assamble nen d'int nitra, naren nitra, comparaget doh er joéieu hag er gloer ag er Baraouis. Ah! ne scúéhamb quet é tesirein en demeurance divin-zé; rac hi e vérite hun ol desirieu! O kér santel en Eutru Doué! na gloriusset, nag amiaplet oh-hui!

2. Consideret péh quen noble, péh quer caër, péh quer pihuiq ha quen excellant-é compagnoneah er ré e vihue ér Baraouis : consideret en nombre infini e Ælèd, a Cherubinèd, a Serafinèd, e Apostolèd, a Vartirèd, a Escobèd, a Zoctorèd, a Huérbiésèd, e Sænt hag a Santésèd e zou inou. O na parfætet, nag eurusset-é union er Sænt é gloer en Eutru Doué! En izellan a nehai é gloèr, e zou mil gùéh caërroh eit tout er bed antiér : petre vou enta e p'ou gùélehér tout assamble! O men Doué! nag eurusset-ind! Ind e ganne hemb cesse hag hemb scuéh er hantique douce ag er garanté éternel; é mant perpet é joé hag é lehuiné; ind e hum rejonisse en eile guet éguilé, hag e gave ér gompagnoneah éternel hag eurus-có consoletioneu péré ne fehemb quet comprenein.

3. Mæs consideret hoah mui péh quen excellant-é ou eurustet dré er bonhæur ou dès da huélet Doué, péhani ou inoure hag ou recompance da virhuiquin dré er sèl amiable-hont péhani e zou er vemén ag en ol madeu, ha dré béhani é scùille én un taul én ou aperéd er sclærdér ag é sagesse éternel, hag én ou halon en ol joé ha doustér ag é garanté. Pihuiquet un avantage bout joéntet doh Doué dré liameu quer parfæt ha quer précius durant un éternité! Goleit tro-ha-tro ha carguet ag en divinité, èl en einèd én air ag en amzér, n'ou dès quin implé ne sourci meit adorein, câreín ha mêlein Doué hemb jamæs souéh ha guet ur joé perpet neué. Mil-bennoh d'oh, e larant-ind, mil-bennoh d'oh, ô hui hur hrouéour souveræn hag infinimant caranteus! péhani e hum blige é hobér bonheur é serviterion, hag é partagein guet-hai hou cloër guet quement a vadeleah! Ind a gleu hemb cessa er gonze divinmen, mamen ag en ol bonheur: beoh beniguêt da jamæs, hui mem bugalé càret, péré en dès me cherviget guet quement a fidélité, ha péré de virhuiquin e vêlou hou Crouéour én union ag é garanté.

AFFECTIONEU HA RÉSOLUTIONEU.

1. *Lausquet hou sperèd de hum souéhein é contamplein hou cùer bro.* O na pihuiquet, na gloriusset oh-hui, kér emiable a Jerusalem! nag eurusset-é er ré a hroa ou demeurance én-oh!

2. *Temallet d'hou calon hé lisudandæt, péhani en dès-hi distroeit ag en hént ag en nean.* Ah! perac enta e mès-mé pêlleit a me ol nerh doh mem bonheur souveræn! Ah! miserable èl ma on! me mès renonciet mil gùéh d'el lehuiné infini hag éternelzé, eit ridec arlerh pligeadurieu trompus, pligeadurieu ag ur momand, ha péré en dès me chegrinet erlerh! Mèn é oé ma sperèd én amzér ma tisprisèn quement madeu quer sòn ha quen desirable, eit clasque pligeadurieu quen distér ha quen disprisable?

3. *Dihousquet neoah hou ç'espérance, ha desiret a hou ç'ol nerh un demeurance quen délicius.* O me Salvér carantéus ! a pe blige guet-n-oh men galhue in hoah de retourne ha de guèrhet én hènt ag er Baraouis, me zihoallou e zistroein jamæs ag en hènt-cé ; me zihoallou e hum arreste hag a retourne er me faseu. Courage, m'inean, courage; ne verne petra e goustou d'emb, damb, quêrhamb d'er repos éternel : quêrhamb hag avançamb perpet trema en doar beniguêt e zou promettet d'emb. Petra e hroamb-ni én Égypte ?

Me hum zisobérou enta ag en dra-men hag en dra, péhani em distro e me hènt, pé e hroa d'eign hum arreste pé sellet ar me lerh.

Me hroei en dra-men hag en dra-hont, péré e elle chervige d'eign d'em honduie ha d'hobér d'eign avance perpet.

CONCLUSION.

| | |
|---|---|
| Trugairéqueit Doué, etc. | Offret dehou, etc. |
| Goulennet guet-on, etc. | *Pater. Ave.* |

---

## CHAPISTRE XVII.

*Méditation un inean péhani e zou ar valance étré er Baraouis hag en ihuerne.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué.
2. Pedet-ean guet humilité de rein d'oh sclærdér.

CONSIDÉRATION.

Én ur gommance hou méditation, laqueit én hou speréd é oh é creis ur blacen vras guet hou ç'ælgardién, tosticg haval doh Tobie youanq én é voyage guet en Arhæl Raphaël, hag é tisco d'oh, én ur zigueor d'oh en nean, er gaerdæt hag er gloér ag er Baraouis, durant ma tisco d'oh, ag ur hosté aral, en ihuerne digueor étal hou treid.

1. Arlerh hou pout disposet èl-cé hou aperèd, hag hum representet èl pe vehoh ar hou teulin étal treid hou ç'Æl mad, consideret é oh én effed ér bed-men étré er *Baraouis* hag en ihuerne; é ma digueor en aile hag éguilé eit hou receu revé er choége e hroéhet e unan ag en neu.

2. Mæs consideret erhat é vehet eurus pé maleurus durant en éternité ér vuhé aral, revé er choége e rehet bei men ér vuhé-men.

3. Deustou ma hum gomportou Doué én hou quevér ravé er choége e rehet; de laret-é, pé guet miséricorde eit hou receu én nean, pé revé é justice eit hou lausquein de gouéh én ihuerne, un dra sur-é neoah é venne, dré un effèd sincér ag é vadeleah infini, ma choégehet en nean; hag é implé hou ç'Æl-gardién é ol nerh eit hou tougue d'hobér er choége-cé, én ur bresantein d'oh, a berh Doué, en ol moyandeu absolumant necessér eit er méritein.

4. Cheleuet guet attantion en ol avertissementeu segrèd e rér d'oh ag en nean, eit douguein hou calon de zesirein er joéieu éternel. Deit, e lare Jésus-Chrouist, deit, inean peur, péhani e mès eàret mui eit men Goaid: deit, me astenne men divréh eit hou receu ér palæs ag el lehuiné éternel a me haranté. Deit, e lare d'oh er Huérhiés santel, deit; ne zispriset quet boéh na Goaid précius me Mab, nag en desir e mès a hou salvedigueah, nag er pedenneu e adressamb dehou eit obtenein aveit oh er græceu necessér eit arrihue én nean. Deit, e lare d'oh er Sænt ha Santésèd, péré ne zesirant nitra mui eit guélet hou calon joéntet guet on ré, eit mêlein Doué de virhuiquin; deit: en hènt ag er Baraouis nen dé quet quen diæz èl ma credér ér bed; ni e zou passet dré-z-ou; ha hui e huéle é omb arrihuet én termén dehuéhan: ne faut meit commance guet courage, ha hui e huélou quênt-pêl é ma bet æssoh ha douçoh d'emb arrihue ér gloer hag ér bonheur éternel, eit nen dé d'en dud ag er bed hum zannein,

RÉSOLUTIONEU HA CHOÉGE.

O ihuerne miliguêt ! horreur e mès doh-ous, doh ha ç'ol tourmanteu ha doh ha ç'éternité blaouahus ! caz e mès drès peb-tra doh er blasfémeu abominable, ha doh er malloheu diaulêc dré béré é attaqués hemb cesse men Doué. M'inean e zou crouéet eit en nean, hag en desir a me halon hé dougue d'inou. Ye, Baranuis eurus, palæs divin a lehuiné hag a bioèr, é mesque hou tabernacleu santel hag amiable é vennan hinihue choége men demeurance de virhuiquin jamæs. Me ra d'oh mem bennoh, ô men Doué! ha me receu a galon en offre e ret d'eign a bou ranteleah, deustou n'er méritan quet. O Jésus me Salvér! m'hou trugairéqua, a guement ma on capable, ag en inour hag er græce e ret d'eign, d'em houvie d'hou cârein durant un éternité. Me hanàue é ma hui en dès gouniet d'eign en droèd e mès de vout eurus én hou ranteleah : ô na péh caranté! Ya, hui-é en dès preparet d'eign ul léh ér Jérusalem ag en nean; ha n'istiman hanni ag en ol avantageu e ra d'eign er bonheur-zé quement èl er bligeadur d'hou cârein ha d'hou mélein durant un éternité.

Trugairéqueit ehué er Huérhiés santel hag er Sænt, péré e offre d'oh ou protection, eit hou secour d'arrihue én nean; agréet ou offre, ha promettet dehai en hum impléèbet erhat eit avance bet en termén é péhani en hou cortant. Astennet hou tourne d'hou ç'Æl mad, ha pedet-ean d'hou condui d'inou. Sollicitet hou ç'inean de zerhel mad d'hé résolutioneu ha doh er choége hé dès groeit.



## CHAPISTRE XVIII.

*Méditation un inean, péhani ne houér petra choége, étré er houstumeu ag er bed hag er vuhé devot.*

PRÉPARATION.

1. Hum laqueit é presance Doué.
2. Goulennet é secour guet hilleih a humilité.

CONSIDERATION.

1. LAQUEIT erré én hou sperèd é oh guet hou ç'Æl-gardién é creis ur blacen vras, bag é huélet én hou tu clai en diaul azéet er un trôn forh ihuél, ha tro-ha-tro d'ou roué un nombre bras a ziaulèd, étal péré é remerquet ur venden blaouebus a béherion ha péhourésèd; péré, lorbet guet en emoédege eg er bed, e rante inour hag aboeissance d'en æl a dihoeldæt ou frince. Consideret guet attantion ol sujité maleurus er roué abominable-zé. Sellet lod a nehai dislihuet guet er golér, er haz hag er vangeance, péré ou rante furius; lod aral, quer væn ha quel lausque dré er barès, n'hum impléant mui meit é vanité hag é bagatellege; lod, dibordet guet er pligeadurieu én daibrein hag én ivet, deit de vout fol ha brutal; lod arel, velimet que na foénhuant guet en orguail, deit de vout colérus ha divergond; er ré-hont, possedet dré en ivi, péhani ou laque de séhein er ou zreid dré er chagrin hag en désordre e ou aperèd; er rémen corromplet ha brein bet er mél a ou esquerne dré er baillardiah; ul lod vad chagrinet he tourmentet dié en evarica ha dré en hoant désordre de zastume madeu. Hui e huéle n'ou dès jamæs repos na lebuiné erbet. Consideret péguement en hum zisprisant en eile hag éguilé; péguament en hum gassant; péh brézel e hroant dalb-mad en eile d'éguilé; peneus en hum zécriant; en hum

zistrugeant hag en hum lahant en eile hag éguilé. Chetu é péh sclavage é ma ee ranteleab ag er bed dré valice é roué miliguêt: ô na maleurusset, na truhéusset-é é stad!

2. Consideret én hou tu déheu Jésus-Chrouist crucefiet, péhani, guet ur gompassion tinér hag ur garanté na fehemb quet comprenein, e offre de Zoué é dad é bedenneu hag é Oaid eit délivrein er béherion ha péhourésèd maleurus-cé a ou sclavage, hag ou laquat é liberté, ha péhani ou houvie de dorrein ind-memb ou liameu ha de retourne dehou a huir galon.

Mæs, drès peb-tra, hum arrestet de gonsiderein er vanden nombrus a dud devot, péré e hum zalhe guet ou Ælèd-gardién tro-ha-tro de Jésus-Chrouist: contamplet péh quer caër-é ranteleah en devotion · hum souéhet é huélet quement a dud, péré en dès goarnet ou ineanneu pur ha gùen èl ur flourdelisen; remerquet ul lod vad aral, péré, arlerh m'ou dès cavet el liberté a galon dré varhue ur prièd, e hum gonsacre de Zoué dré er mortification, er charité hag en humilité; hilleih aral péré e zessàua ou famille é dougeance Doué; péré, é creis er billanté, e zistagus ou halon doh er madeu ag er bed; péré e règle er garanté a zeliant en eile d'éguilé dré er garanté sôn ou dès eit Doué, ha péré e gonduie assamble ur vuhé douce hag amiable hemb manquein d'er respet a zeliant ou devout étré d'hai. Consideret ar hou coar ér gompagnoneah eurusé a serviterion ha servitourésèd en Eutru Doué, er bonheur a ou stad, én dranquillité santel a ou inean, en doustér a ou sperèd, ou imur perpet ingal, ne verne petra e arrihue. Ind e hum gàre dré ur garanté pur ha santel; ind e jouisse ag ur joé parfæt, perpet charitable ha réglet mad; ind e souffre en afflictioneu hemb bum glême tam pé quasi tam, ha hemb collè nitra ag er peah a béhani é jouisse ou halon; ind e sàua hemb cesse ou deulegad trema Jésus-Chrouist, e garehènt lo-

gein én ou halon, ha pébeni esn-memb e zougue é zeulegad hag e scùille, én ur certæn fæçon, é galon én ou ineanneu eit rein dehai sclærdér, nerh ha confort.

3. Hama, Philothé, bout-zou guerço a pe hoès renonciet de satan ha d'é gompagnoneah miliguêt dré er résolutioneu mad e hoès queméret dré er secour a græce Doué; mæs ne hoès quet hoah bet er galon de monnet de hum durel étal treid Jésus-Chrouist, ha de hum ingagein é mesque é servitérion; é oh hoah én ervar péh parti quemér; mæs ret-é hinihue, a ziffeah-caer, gobér hou choége.

4. Er Huérhiés santel, sant Jojeb, sant Loeis, santés Monique ha cand mil aral, péré en dès formet ranteleah Jésus-Chrouist é creis er bed, hou couvie d'ou hélie ha d'hobér él d'hai. Cheleuet drès peb-tra Jésus-Chrouist, péhani hou calbue hag e lare d'oh: deit, inean càret, deit ha m'hou couronnou e hloer.

RÉSOLUTION HA CHOÉGE.

1. O bed trompour! horreur e mès doh-oue ha doh ol ha sujété! ne vein james guélet mui é hélie ha vodeu; didrompet-on aníin eit jamæs ag ha folleabeu, ha délivret ag ha vanitéeu; ha té, satan, aperéd miliguêt, abominable roué e orgueil hag e valheur, me renoncie d'ha ç'ol bombanceu; caz em bou de jamæs doh ha ç'œvreu.

2. Doh-oh-hui é tistroan, ô douce ha carantéus Jésus! roué a lehuiné hag e hloer! m'bum deule hinihue étal hou treid; m'ou boque guet joé; m'hou ç'adore e greis me halon; m'hou choége eit me roué, ha me aboeissou guet humilité d'hou lézenneu santel. M'hum hloestre tout er péh ma on de ranteien d'oh de james én un inour hag un aboeissance general; ha me venne, durant mem buhé, bout fidel d'oh dré er secour a hou græce.

3. O Guérhiés santel! hui-é e choégean hinihue eit me honduie: ah! n'em refuset quet: m'hum laque édan hou protection; me bromette en hou respettein avel me mam, hag é vein unan a hou servitérion spécial.

O m'Æl mad, presantet-mé d'er Sænt ha d'er Santésèd; n'em abandonnet quet bet que n'hou pou me honduyet d'ou hompagnoneah eurus. Inou, arlerh m'em hoo reneuéet ar en doar, ha sonneit a zé da zé er choége e mès groeit, é larein guethai, durant un éternité : Jésus ravou mélet, ravou mêlet Jésus.

## CHAPITRE XIX.

*Guet péh santimanteu é ma ret gobér er govézion general.*

Cheiu, Philothé, er méditationeu necesserran eit donnet de bèn a hou ç'affær : arlerh m'hou pou-ind groeit, quèrhet guet hilleih a gourage hag a humilité da gavouet hou tad spirituel eit gobér hou covézion general. Dihoallet, mé hou pède, n'hum droublehé hou ç'inean dré un dougeance væn benac. Hui e houér nen dès nitra gùel eit gùellat dantadur ha velim er scorpion, aveit ivle er scorpion memb : me lare d'oh ehué nen dès quet gùel remæd doh er péhèd, eit er govézion ag er péhèd ; rac er govézion e zistruga tout er méh hag er malice ag er péhèd. Ya, Philothé, er bénigen e streàue partout ur houato hag ur fronde quen amiable ha quen agréable, ait en nean hag ar en doar, ma efface tout el lousteri ag er péhèd, ha ma tistreahe ol er fal vlas e lausque er é lerh. Simon el léprus e laré é oé Madelén ur béhourés ; mæa hur Salvér e laré, non pas, ha ne gonzé meit ag er parfum hé doé streàuet é sal er Pharisién-zé, én ur vêlein er vrastet a hé haranté. Mar hun nès un humilité vras, Philothé, ni e santou un displigeadur infini a hur péhedeu, rao ma offançant en Eutru Doué ; mæs doh ou hovessat, ni e gavou doustér ha consolation, rac Doué a zou inouret dré guement-cé. Ur hlan péhani e zisolo d'é védecinour ol en drougue e sante, e hum gave, haval-vehé, soulaget. A pa vehet étal treid hou tad

spirituel, laqueit én hou sperèd é oh étal treid Jésus crucefiet, hag é ride eg é houlieu er hou ç'inean é Oeid précius, eit hé golhein a hé ol fallenté. Reo er péhour e eou santefiet dré véritou Goeid hur Salvér scùillet ar er groéz, a béré é ta de vout lodêc ér sacremant e Bénigen. Disoleit d'hou covézour en ol plégueu ha displégueu a hou calon, eit hé digargue eg er péhéd, hag hé harguein ér memb momant eg un trésor a vénédiction, dré véritou passion J.-C.

Hum eccuset bràuen, simplan, ha perhuéhen me ellehet. Ur huéh enfin én hou puhé, laqueit hou couciance tranquille é fæd en article-zé, ecel-fin ne vehat quet mui geinet. Arlerh quement-cé, cheleuet guet doustér hag aboeissance en aviseu mad e rei d'ob hou tad spirituel; receuet guet humilité er bénigen e rei d'oh. Ya, beab assuret é me Doué-memb e cheleuet nezé; rac ean en dès laret d'en dud a Ilis: en n'emb hou cheleu, em cheleu mé-memb. Arlerh m'hou pou cleuet erhat ol er péh en devou de laret d'oh, queméret én hou tourne er papér er béhani é vou soribuet er promesseu merchet amen arlerh; bui hou pou soin a ou leine hag a ou examinein erhat quênt hou covézion; ha quement-cé e zelie closein en exelcice eg er bénigen. Prononcet-ind guet er brassen attantion, ha guet en huerhuen contrition e ellehet.

---

## CHAPISTRE XX.

*Promesseu un inean de Zoué, eit hum sonnat ér résolution ferme e guemére d'er chervige, hag eit closein en acteu ag er bénigen.*

Mé, péhani e sine izelloh, croeidur indigne meurbet de Zoué, e ra er promesseu-men é presance é Vajesté divin, hag é presence en Ælèd hag er Sænt:

Goudé em bout consideret erhat madeleeh infini men Doué, péhani en dès me hrouéet, me honservet, me secouret, men délivret e guement a zangérieu ha men goalhet e guement a vadeleahcu: goudé em bout

consideret é visericorde hemb par, péhani en dès me souffret guet quement a zoustér er en doar én amzér m'en offancèn ; péhani en dès men galhuet quel lies dré aviseu santel hag amiable, ha péhani en dès men gorteit guet patiantæt bet er blai-men *N.*,.., a mem buhé de hum gonvertissein, deustou péguament e mès reistet doh é hræceu dré m'ingratitud, dré m'infidélité, dré m'ahurtemant ér péhèd, ha dré en disprisance e mès groeit ag é zonæzoneu: arlerh em bout consideret erhat péguement ba pet guéh en e mès profanet m'inean hag er santeleah em boé receuet ar er fonce a Vadient, hag em boé gloëstret ha consacret de Zoué dré er bromesse caër e oé bet groeit inou aveit on ; anfin didrompet a ma folleah ha prosternet a galon hag a sperèd dirac er gadoër e justice men Doué, me hanàue hag e avoué é on criminel ha cablus eit em bout hum revoltet inemb d'é Vajesté divin, cablus a varhue Jésus-Chrouist, péhani nen dé marhuet ar er groéz meit rac me mès péhet. Rac-cé me hanàue en e mès mil guéh méritet en ihuerne.

Neoah arlerh er haz hag en horreur e mès santet ém halon doh me féhedeu, me zistro hinihue doh en tad a visericorde én ur grial : græce, men Doué, græce : accordet d'eign open er rémission e me ol béhedeu é hanhue Jésus-Chrouist hou mab, péhani e zou marhuet ér groéz eit me salvediguéah. En-ou é laquan me ol gonfiance ; ha dré-z-on é renevéan hinihue er promesseu a mès groeit ar er fonce a Vadient. Raccé hinihue, èl nezé, me renoncie d'en diaul, d'er bed ha d'ou ol œvreu, d'on bombanceu ha d'ou ol divertissemanteu, constumeu ha vanitéeu ; m'hum ingage de vuhuiquin d'hou chervige, d'hou cârein, ô Doué infinimant truhéus ha misericordius ! Ya, men Doué, guet en intantion-zé é consacran d'oh m'inean guet hé ol avantageu, ma halon guet hé ol santimanteu, ha me horve guet é ol squêndeu ; ha me bromette d'oh n'hum chervigein a nitra ag er péh e zou én-an meit d'hobér hou volanté ; rac-cé, me hum hloestre d'oh guet tout en aboeissance e zelie d'oh ur hroaidur

fidel. Mæs, allas! mar arrihue guet-n-eign, pé dié valice m'anemis, pé dré me fallanté, manquein a fidélité d'hou cræceu ha d'em résolutioneu mad, me bromette é impléein, guet er secour a hou cræce, ol er moyandeu possible eit hum seuel ha reparein me faute.

Honnéh-é me résolution ha m'intantion, ha ne vou mitra capable, na dré gaër na dré vil, d'em distroein a ou accomplissein Er promesseu-zé e hroan é présance divin men Doué, dirac en Ælèd hag er Sænt, hag é face en IlisCatholique me mam, péhani ou receu amen dré zeourne en hani e zalhe ém hevér léb en Eutru Doué, ha péhani hé dès carguet a guement-cé. Receuet, mé hou suplie, ô Doué éternel, Doué ol-buissant hag infinimant mad, Tad ha Mab ha Sperèd-Santel! receuet, èl ur sacrefice agréable, er gonsécration e hroan d'oh a ol er péh ma on; hag èl ma hoès reit d'eign dré vadeleah er græce d'en offrein d'oh, reit d'eign hoah, mé hou pède, er græce d'accomplissein m'obligationeu. O men Doué! hui e zou men Doué, Doué me halon, Doué me sperèd ha Doué m'inean: m'hou ç'adore ha m'hou câre, èl ma vennan hou ç'adorein hag hou cârein durant en éternité Jésus revou mêlet.

## CHAPISTRE XXI.

*Ér pratique ag er péh e zou bet laret bet amen é consiste er hetan pas e hrça en inean én hènt ag en devotion.*

Arlerh m'hou pou groeit er promesseu-zé, cheleuet guet attantion a sperèd hag a galon er santence e brononçou Jésus-Chrouist én naan, ar en trôn ag é visércorde, é presance en Ælèd hag er Sænt, durant ma rai d'oh er Bélêg ar en doar en absolven a hou péhedeu. Nezé hum accomplissou ér baraouis, a hou tivout, er péh en dès laret Jésus-Chrouist: rac boutvou inou ur rejouissance é huélet hou calon convertisset de Zoué hag alliet guet en Ælèd hag er Sænt, péré e hum joéntou guet hou ç'inean dré liameu a garanté hag a beah, hag e gannou é presança Doué er hantique santel ag er joé spirituel.

O Philotbé! nag admireplet, nag eurusset ur bontrad-é hennéh, dré béhani en hum ret de Zoué hag en hum ra d'oh en Eutru Doué! doh hou tifarie ag er goal-hènt, eit hou laquat én hènt ag er vuhé éternel. Ne hoès mui nitra d'hobér, meit de sinein er hontrad; hag arlerh, quêrhet doh en Daul-Vesque de receu Jésus-Chrouist, péhani, doh hum rein d'oh ér Sacremant ag é garanté, e achihuou disclærieln é cave mad en absolven en dès reit d'oh er Bélêg, ha sonnat er bromesse en dès groeit de rein d'oh é veraouis, ha péhani e hum lequei ean-memb él ur siél er hou calon reneuéet én é garanté.

Chetu enta hou ç'inean errihue ér guetan pazen e burtæt, péhani e gonsiste é vout pur ha net a bep sorte péhèd marvel, hag ag en ol caranté d'oh er pèhèd marvel. Neoah, èl ma ta d'er garenté-zé ressuscitein liès ha forh-æz én-amb, pé dré hur fallanté prope, pé dré en dougue e santamb d'er péhèd, ha péhani ne ellamb jamæs mouguein, deustou ma ellamb forh-æz er modérein hag er réglein, me gave é ma necessér hou laquat ar hou coard inemb d'en dangér ha d'er malheur-zé dré en aviseu e gredan jaugeaplan hag avantajussan. Mæs, rac ma elle chervige en aviseu-zé eit conduie hou ç'inean d'en eile pazen a burtæt, péhani e sou hilleih ihuelloh hag excellantoh eit er guetan, quênt ou rein d'oh, me ya de gonze d'oh ag er burtæt parfættoh, de béhani é tesiren bou conduie.

---

## CHAPISTRE XXII.

*Ret-é nettat en inean ag en ol caranté en dès er galon doh er péhèd véniel.*

A vusul ma cribua en dé de vitin, ni e huéle gùel én ur miloër en tacheu hag en duadur e vé ar hur face; hag a vusul ma scùille ehué er Sperèd-Santel én un inean er splandér intérior péhani e sclærra hur houciance, ni e buéle gùel ha perhuéhob er péhedeu, en dibarfectioneu bag en inclinationen péré

e elleh é hun distroein pé hun dioustein ag en devotion santel : ha remerquet penaus er memb sclærdér e sclærra hur sperèd a zivout hur goal-daicheu, e allume ehué én hur halon un desir nerhus de hum gorrigein a nehai.

Arlerh m'hou pou enta netteit hou ç'inean ag er péhedeu marvel, hag ag en ol caranté e hoès doh-t-hai, hui e buélou hoah én hou ç'inean ur foule bras a fal zispositioneu péré hé fique trema er péhèd véniel. Ne laran quet é cavehet én-hi hillaih a béhedeu véniel, mæs me lare é tizolehet én-hi ur foule a fal zispositioneu péré e zou er mamenneu ag er péhedeu véniel. Bout-zou un différance splan étré en eile hag éguilé; rac, par-example, larèt a volanté vad ur gueu ur huéh benao én amzér, nen dé quet ur memb tra guet un acoustumance dalhable de larèt gueuyé. N'el'amb quet tremeine hir amzér hemb ne gommettehemb ur péhèd véniel benac; mæs ni e elle guet er secour a hræce Doué distrugein én-amb tout er garanté doh er péhèd véniel, ha ni e zelie hum impléein da guement-cé.

Arlerh em bout remerquet quement-cé, me lare é teliér hum impléein de seuel en inean bet en eile pazen-zé a burtæt, péhani e gonsiste é vouguein én-amb, e guement ma omb capable, en ol inclination de bep sortè péhèd véniel, ne verne péh quen distér-é : rac, é gùirioné, ret vehé bout infidel ha digas hilleih eit conservein én hur halon, a hur vad ha libre volanté, un disposition quen désagréable de Zoué, èl mei en hani de vourrein é tispliga dehou. Én effèd, er péhèd véniel, ne verne péh quen distér-é, e offance Doué, deustou ne ra quet er marhue éternel d'en inean : mar displige enta er péhèd véniel de Zoué, en disposition dalhable hur behé dehou, me ne zisplige quet d'emb, e zou a dra sur un disposition dalhable a sperèd hag a galon de *vennein* perpet displige d'é Vajesté divin. Ha possible vehé é vourrebé un inean deit de-vout ami de Zoué, non pas doh en offancein hemh quin, mæs é chomma a vad volanté én disposition da zisplige dehou ?

Ol en dispositioneu-zé de vennein displige de Zoué e zou, Philothé, dret contrel d'en devotion, èl mei d'er garanté en disposition de vennein péhein marvélemant; ind e broa d'en inean languissal; ind e bella er honsolationeu divin; ind e zigueore er galon d'en tantationeu; ha deustou ne rant quet er marhue d'en inean, ind hé zaule é clinhuédeu bras ba dangerus. *Er hélion*, émé er Sperèd-Santel, *péré e varhue én ur bauma précius, e ra dehou colle tout é houste vad ha tout é vertu.* Ean e venne larèt penaus er hélion, péré ne rant meit touchal un tamicg er baume, pé el limpat un tamicg a ziar-hlué, ne gonciant quet er reste; mæs é corromplant en tout, mar da dehai hum arreste ha merhuel abarh: ér fæçon-zé ehué er péhedeu véniel e gommettér ur huéh benac én amzér, ne vlessant quet paud en devotion; mæs mar hum forme én inean un accoustumance d'er sorte péhedeu-zé, ind e revinne a-grén en devotion santel.

En iragnèd ne lahant quet er gùirén; mæs ind e goucie ou mél; hag a pe hum laquant ardro er rusquad, ind e ambarrasse qûement en térenneu guet ou gùiad, ma virant er gùirén a labourat: èl-cé ehué er péhedeu véniel ne rant quet er marhue d'en inean; mæs ind e zisséhe en devotion; ha mar ou hommattér dré ur fal disposition, doh péhani ne zihuennér quet, ind e ambarrasse en inean dré accoustumanceu ha dispositioneu vincius, péré hé diouste hag hé mire a hum seuel de Zoué dré en tuemdérhont a garanté é péhani é consiste er véritable devotion. Nen dé quet un dra e vras conséquance, Philothé, larèt ur gueu distér, hum zirangein un tamicg ér honzeu pé én œvreu, lausquein en deulegad d'achape d'ur sèt rai dinér pé curius, hum bligein un dé é vout gusquet bràu, hum gavouet ur huéh benae én un assamblé rai libre, é péhani é sante er galon un tamicg pligeadur; ol quement-cé, hoah ur huéh, nen dé quet paud a dra, meit ma vehér sourcius de zihuen er galon doh en inclination hag er garanté e ellehé hé dout eit en treu-zé; èl ma

assai er gùirén pêllat a zoh ou rusquad en iragnèd péré e goucie ou mél. Mæs mar hum gavér liés ér sorte circonstanceu-zé; mar da d'er galon, èl ma arrihue perpet, hum bligein én-hai, é collér quênt pêl en doustér ag en devotion, ha memb en devotion. Hoah ur huéh, penaus é ellehé un inean apert cavouet pligeadur é tisplige de Zoué, ha bourrein é hobér perpet er péh e houér e zisplige hilleih dehou?

## CHAPISTRE XXIII.

*Ret-é nettat en inean ag en ol caranté en dès doh en treu dibourfit ha dangerus.*

En hoari, er festeu, en tragidieu, ha tout er péh e hanhuér bombanceu ag er bed, nen dint quet droug én-hai ou hunan, hag ellein e rér ou sellet èl treu nen dint na tuêm na yeine, na fal na mad. Ou hantein dré goustume e zou neoah perpet dangerus; hag er bligeadur e vehé queméret én-hai, e gresquehé bras en dangér. Rac-cé, m'el lare d'oh, Philothé, deustou nen dé quet ur péhèd hoari guet modér, en devout un habid caër, meit na vou quet dijauge; hum gavouet én ul laigne vras, mæs réglet mad a fæd en daibrein hag en ivet, quement-cé, hoah ur huéh, nen dé quet droug; neoah bourrein hag hum bligein doh hum gavouet én-hai e vehé un dra pèn-d'er-bèn contrel d'en devotion, forh dommageable eit en inean ha dangerus eit er salvadigueah. Ah! péh dommage baiein er galon dré guement a inclinationeu væn ha fol, péré hé rante sourd d'en inspirationeu a hræce Doué, ha péré hé disséhe quement, nen dès mui na nerh na gouste eit en treu parfæt ha santel.

Chatu eit péh ræson en Nazaræénèd, ér goh lézen, e hum viréa ivet breusge erbet capable d'ou meàuein, ha memb a zaibrein ressin na verjus. Ind e houyé, hemb doutence, ne vehènt quet meàuet é taibrein ressin ha verjus; mæs ind e zougé én ur zaibrein verjus, n'hou dehé bet hoanteit daibrein ressin; hag é

taibrein anfin ressin, ne vehènt bet tantet d'ivet gùin. Ne laran quet enta nen dès jamæs occasion erbet é péhani é ellehemb hum chervige ag en treu dangerus; mæs me lare ne ellamb quet jamæs lausquein hue halon d'hum zougue dehai bemb blessein en devotion. Ur harhue, a pe huéla é ma rai lard, e hum denne ér bodeu, hag e hoarne inou un espèce yune, rac ma sante é lamehé é lard guet-ou en avantage en dès é ridèc, a pe zehé er giboesserion d'hobér dehou dibarquein; ha mab-dén, é sammein ehué é galon dré ur garanté væn, dibourfit, doh ur foul e dreu dangerus, e golle en dispositioneu requis dehou eit ridèc guet gret hag æzemant én hentēu ag en devotion. Er vugalé e huise bamdé é ridèc arlerh papillonnèd, ha nen dès dén e gave droug é quement-cé; rac, èl ma larér, bugalé-ind; mæs un dra méhus ha memb hirvoudus vehé guélet tud ræsonnable é ridèc guet presse arlerh bagatellage quen dibourfit èl er ré a béré é conzamb, ha péré, open ou vanité, ou laque én dangér de hum zirangein ha de hum golle. Rac-cé, Philothé, èl me niès hoant d'hou salvediguesh, m'hou ç'avertisseé ma requis d'oh dilouie hou calòn a ol en inolinationeuzé; rac, deustou ne vlessér quet attàu en devotion eit bout hum gavet én-hai ur huéh benag én amzér, en inclination neoah hag er houste e ellehé er galon quemér én-hai, e ra berpet un dommage bras.

## CHAPISTRE XXIV.

*Rei-é mamb nettat en inean ag en dibarfectioneu naturel.*

MAB-DÉN, Philothé, en dès hoah certæn inclinationeu péré e zalhe doh en natur, ha péré, èl nen dint quet deit a hur péhedeu particulièr, nen dint na péhèd marvel na péhèd véniel; mæs ou hanhuein e rér dibarfectioneu : a pe huélér unan-benac teichet dehai, é larér en en dès ur si. Par-example, santès Paule, revé m'el laro sant Jérôme, en doé un imur quer melconius, ma varhuas quasi guet tristé a pa

gollas hé friéd, ha qoel liès gùéh me té er marhue d'unan-benec a hé bugalé : quement-cé e oé un dibarfection bras; mæs ne oé quet ur péhéd, rac én drespet dehi é oé èl-cé. Bout-zou tud en dès un imur scan, réral un imur jéneprus; lod en dès un imur ruste ha diæz de bléguein de santimenteu ha de gonseilleu ou amièd; lod aral e zou berhuidant ha pronte; ul lod vad aral e zou quen tinér e galon, m'hum ingageant forh-æz én amitéeu fol ag er bed; én ur guir, nen dès dén é péhani ne remerquér unan-benaç eg er sorte dibarfectioneu-zé. Hama, deustou m'en dint inclinationeu e natur, ellein e rér neoah ou dooçat beg ou horrigein dré ur studi apert ag er barfectioneu contrel dehai; ellein e rér memb hum zisobér e-grén a nehai, hag ér poénd-cé, Philothé, é ma ret d'oh arrihue. Cavet e zou er moyand de zooçat er gùé alamentés er ré huerhuen, én un doullein on zreid, eit tennein a nehai ur chugon cri ha tagus : perac enta ne ellehemb-ni ehué hum zifréein e hur goal inclinationeu, hemb conservein nitra a nehai, meit er péh ou dès a vad, hag e ellehé chervige d'emb d'hur secour de bratiquein er vertu? Un imur, ne verne péh quen excellant-vou, e elle bout corromplet dré en accoustumanceu vincius; ha dré er memb ræson, en imur graignoussan e elle bout douceit ha memb changet a-grén dré ur studi dalbable ha dré er secour a hræce Doué.

É han enta de rein d'oh en aviseu, ha de verchein en exelciceu requissan d'oh, revé me chonge, eit dilouie hou ç'inean e bep sorte caranté d'oh er péhéd véniel, ag en ol inclinationeu d'en treu dibourfit he dangerus, hag enfin ag en ol dibarfectioneu naturel : dré guement-cé, hou ç'inean e vou gùel ar hé goard ha gùel én assurance doh er péhèd marvel : Doué do rein d'ob er græce d'ou fratiquein erhet.



# EN OR
# AG ER VUHÉ DEVOT.

## EILE PARTI.

Aviseu a bep sorte eit seuel en inean de Zoué dré en oræson hag en usage ag er Sacremanteu.

### CHAPISTRE I.

*Necessér-é gobér oræson.*

A p'en dès en oræson en avantage de zougue hur sperèd bet er splandér ag en notur divin, ha de zerhel hur halon exposet d'en tan-flam e garanté Doué, nen dès nitra capaploh eit hi de eistreahein en dihoeldæt a béhani é ma gronnet hur speréd dré en dioutegueah hag en drompereah, ha de burret hur halone ol hun inclinationeu corromplet. En oræson e zou en daur a vénédiction, a béhani é teliamb hum chervige eit golhein hun ineanneu a ou fallanté, eit arrousein hur haloneu healhet guet er séhet e hur goel inclinationeu, hag eit mâguein er hetan gouried en dès sapet én-amb er vertu, he péré e zou en desirieu med.

Mæs me gonseille d'oh é spécial en oræson a sperèd hag a galon, ha drès peb-tra er méditation e vuhé hag a bassion hur Salvér : rac, dré forh er honsiderein, hou ç'inean e hum hroei doh-t-ou, ha hui e réglou hou puhé intérior revé é gani. Jésus-Chrouist e zou er sclærdér ag er bed : én-ou, dré-z-ou hag eit ou é teliamb enta receu splandér. Ean-é er buén mistérius e zesir, e béhani é conze er priéd santel él

livre ag er hantiqueu : étal é dreid é teliamb enta clasque en air-cloar eit rejouissein hur halon, mar dé losquet guet en beoul ag er vanitéeu ag er bed. Ean-é gùir fetan Jacob, er vamen a zeur pur ha sclær : devat-ou é teliamb ente liès monnet de glasque deur eit golhein hun inean a hé ol lousteri. Hui e houér, Philothé, er vugalé vihan, é cleuet dalhmad ou mameu é conze hag é assai gaguillaudein guet-hai, e zisque conze er memb langage : é studial ehué Jésus-Chrouist én ur méditation, hag é spiein erhat é gonzeu, é œvreu, é santimanteu, é inclinationeu, ni e zisquou, dré é hræce, conze èl d'ou, gobér èl d'ou, jugein èl d'ou ha càrein er péh en dès càret. Ne glasquamb quet quin, Philothé, he credet-mé : n'ellamb quet monnet de Zoué en Tad nameit dré en or, péhani e zou Jésus-Chrouist, revé m'en dès ean-memb laret. Er huiren ag ur miloër ne elle quet erreste hun deulegad, a vihannoh ne vé un dra benac dû còlet doh-t-hi, èl mei plom pé stein. Ehué jamæs n'hur behé guellet, ér vuhé-men, contamplain en natur a Zoué, quenevé mei deit Jésus-Chrouist d'hé joéntein doh en natur e zén, ha de fournissein d'emb èl-cé én é vuhé, én é bassion hag én é varhue, er péh e jange gùellan doh hur sperèd goan ha ponnér, er péh e zou douçan eit hur halon, bag e bourfite muhan eit réglein mad hur buhé.

Hur Salvér en dès làret eit hilleih a ræsonieu é ma ean-é er bara disquennet ag en nean : rac, èl ma taibrér bara guet quement sorte quicg-zou, ni e zelie ehué hum vâguein quement a isprid Jésus-Chrouist, ma tiscoei tont hun œvreu é ma guet-ou, én-ou ha dré-z-ou é vihuamb. Eit quement-cé en en dès ul lod vad e dud santel, èl mei S. Bonaventur, S. Bruno ; hag hilleih aral, parteget er péh e lare en aviél a vuhé hag e bassion hur Salvér, é peb sorte poéndeu méditation.

Impléet d'en exelcice-zé un æriad emzér bamdé quênt hou prèd; groeit-ean, mer guellet, de vitin,

quênt ma hou pou collet, dré en dracas, er burtæt hag en dranquillité e lausque ér speréd er repos ag en noz. Mæs n'impléet quet é hobér oræson mui e emzér, a vihannoh ne verchehé d'oh esprèa hou tad spirituel un amzér hirroh.

Mar guellet bout tranquille d'bobér en exelcice-zé én un ilis, me gièda é ma bennéh-é er gùellan, rac nen dès na tad, na mam, na priéd, na hanni e allehé, haval guet-n-eign, miret doh-oh, guet ræson, un æriadicg a zevotion : é chomma én hou ty, nen doh quet sur é ellehet réglein bou ç'amzér ól me carehet, na bout quel libre a gaus d'en aboeissance ha d'en obéreu de béré é oh sujet.

Commancet perpet hou peden, pé vocal pé mantal, dré hum laquat é presance Doué; ne vanquet jamæs d'er bratique-zé, he hui a huélou quênt-pêl péguement é ma pourfitable.

Mar me hredet, hui a laron er *Bater noster....* en *Ave Maria....* hag er *Gredo.....* é latin : mæs desquet erhat petra a senefie er guirieu a nehai én hou langaga, acel-fin, doh bum cherviga ag er memb langaga e implé en ilis ér cârémonieu a raligion, ma comprenehet neoah péh quen agréable, péh quen amiable-é ar péh e senefiant. Doh ou larêt, groeit un attantion sôn ar er péh e larehet, ha formet én hou calon santimantau haval doh er chongeu e bresantant. Dihoallet a hum bressein é sigur larèt ur yoh pedenneu; mæs hum studiet d'ou larêt a galon vad, rac ur *Bater* hamb quin, laret guet gùir devotion, a talle mui eit un nombre bras laret a haste.

Un dra vad-é larèt er chapelet, a pa houyér el larêt èl ma faut. Eit disquein el laret, bou pet unanbanac ag el livreu bihan péré a ansaigna er fæçon d'al larèt mad. Un dra vad-é ahué larèt litaniau hur Salvér, litanieu er Huérhiés, ré er Sænt, ha pedennau aral a gavér él livreu mad hag approuvet. Mæa ar en dra-zé ol, mar e hoès en isprid a oræson, consaoret perpet er hetan bag er gùallan amzér d'er méditation; hag arlerb m'bou pou-hi groeit, mar

da hou ç'affærieu pé ur ræson benac aral d'hou mirèt e larèt hou pedennen vocal, n'hum néhancet quet eit quement-cé : laret, pé é raug pé arlerh hou méditation, ur *Bater*, un *Ave Maria*, ha symbol en Apostolèd, ha chetu treu assès.

Mar da d'oh, durant ma laret hou pedennen vocal, santein hou calon doh hum zougue d'en oræson mantal, n'hé arrestet quet; mæs lausquet-hi de hum zougue doucig d'en exelcice-zé; ha ne hum chagrinet quet é sigur n'hou pou quet achihuet el er pedenneu hou poé intantion de larèt : rac en oræson e sperèd hag e galon e zou hulleih agréaploh de Zoué ha pourfitaploh eit en inean, eit nen dé en hani e rér e vèg. Hui e sante essés penans er réglemen ne selle é nitra en office réglet dré en ilis, mar doh obliget, én ur fæçon-benac, d'el larèt. Pélleit doh-oh tout er péh e ellehé hou mirèt e hobér en exelcice santel-zé peh mitin : ma ne ellehoh quet neoah er gobér d'en amzér-zé e gaus d'hou ç'affærieu, pé dré ur juste ræson benac, essaiet arlerh creisté reparein er hol-zé, ha choéget eit quement-cé en ær pèllan doh hou laigne e guement ma ellehet, guet eune, doh er gobér quentèh arlerh hou préd, ne vehech geinet dré er housquet, pé ne rehoh gueu doh hou yehaid. Mar guélet memh ne gavehet quet momand erbet durant en deuéh eit gobér hou ç'oræson, reparet er hol-zé én ur seuel liès durant en dé hou sperèd hag hou calon de Zoué, hé chetu er péh e banhuamb oræsoneu jaculatoer; pé é leinein ul livre spirituel benæo, pé é hobér ur betnigen benac, péhani e rei d'oh bont guèl ar hou coard ur huéh aral, ha quemèret er résolution ferme d'hobér hou ç'oræson en trenoz.



## CHAPISTRE II.

*Règle bèr eit gobèr mad oræson, ha de guetan tout, presance Doué, péhani e zou er hetan poénd ag er bréparation d'er méditation.*

Mæs marcé, Philothé, ne houyet quet gobér oræson, rao, dré valeur, hennéb e zou un dra n'hanàuér quet paud én amzér-men : é han enta, é bèr e régleu, de zisquein d'oh ur fæçon d'hé gobér erhat, é tret-tant m'en disquehet gùel dré secour el livreu mad, hag é spécial dré er bratique.

Er guetan régle e selle er bréparation, péhani e gonsiste é tri poénd : hum laquat é presance Doué, goulen guet-ou é sclærdér hag er secour ag é inspirationeu, diazéein sòn ér speréd er mistér e vennér considerein. A zivout er hetan poénd, chetu puar moyand a béré é ellehet hum chervige eit confortein er gred nené e hoès d'hobér oræson.

Er hetan e gonsiste é chongeal e barfæt é brastet infini en Eutru Doué, péhani e zou é general hag é gùirioné present partout hag é peb-tra : rac, èl me cave en einéd en air ag en amzér partout él léh me neigeant, èl-cé ehué, ne verne mèn é troamb pé é tistroamb, ni e gave perpet Doué present d'emb he de bep-tra. En ol e hanàue er huirioné-zé, mæs peb-unan ne ra quet dehi en attantion e vérite. Er ré dal, péré e houér é mant é presance ur Prince benac, e hum zalhe ér respet, deustou n'er gùélant quet; mæs rac n'er gùélant quet, ind e ancoéha bean é mant én é bresance; hag ur huéh m'ou dés ean ancoéheit, ind e golle quênt-pél er respet e zeliant dehou. Allas, Philothé! ne huélamb quet en Eutru Doué, é presance péhani é omb dalh-mad; ha deustou ma ta er fé hag er ræson d'hun avertissein ag é bresance, ni en ancoéha quênt-pél, ha nezé ni e hum gomporte èl pe vehé forh-pél doh-emb : rac, deustou ma houyamb é ma present partout hag é peb-tra, er

manque a attantion én é bresance e zou caus ma hum gomportamb èl pe ne houyetemb nitra. Rac-cé, ni e zelie perpet disposein hun inean d'en oræson dré ur réflexion sôn ar bresance en Eutru Doué. En attantion parfæt en doé David e zivout quement-cé, e ré dehou larèt : *Mar sàuan bet en nean, ó men Doué! hui e zou inou, ha mar disquennan én ihuerne, é oh ehué inou.* Hum chervigeamb enta ag er honzeu e laras Jacob arlerh m'en doé güélet er squél mistérius e béhani en hun nès conzet : *O na terriplet-é el léh-men*, ém'ean! *é gùirioné é ma Doué amen, ha ne chongen quet.* Ean e venné larèt penaus ne ré quet attantion; rac, a-dra-sur, ean e houyé é ma Doué partout. Hama, Philothé, a p'hum aprestehet d'hobér oræson, conzet a greis hou calon doh hou calon-memb, ha laret : ô me halon, me halon! é gùirioné, é ma Doué amen presant!

En eile fæçon de hum laquat é presance Doué, e zou chongeal erhat é ma Doué él léh ma oh, ha memb ér fond a hou ç'inean; é ma ean-é hé bihue, hé mágue hag hé antretène dré é bresance divin : rac, deustou mei streahuet inean mab-dén partout dré é gorve, hi e repose neoah én é galon, é péhani é ma presant én ur fæçon spécial. El-cé ehué, Doué, péhani e zou presant de bep-tra, e zou hoah hilleih mui d'hun inean; ha dré guement-cé, ni e elle larèt guet ræson é ma ean-memb inean hun inean. Quement-cé e oé caus de Zavid hanhuein en Eutru Doué, Doué é galon : ha chetu perac é laré sant Paul penaus é vihuamb, é troamb hag é tistroamb, hag é omb é Doué. Er chonge-zé e zelie ehué astisein én hou calon ur respet bras é quevér un Doué péhani e zou presant dehi én ur fæçon quer parfæt.

En drivèd moyand a béhani é ellehet hum secour eit hum laquat é presance Doné, e zou considerein penaus Jésus-Chrouist, gùir Doué ha gùir dén, e selle a lein en nean en ol dud e zou ar en doar, mæs é spécial er grechénion péré e zou é vugalé; ha hoah gùel er ré péré e zou bermen é peden, hag é

péré é spie erhat en usage mad pé fal e rant e nehi. Hama, er péh e leran d'oh amen nen dé quet ur sorhen, mæs un dra véritable; rac, deustou n'er guélamb quet, èl m'er guélas sant Stevan durant m'er martirizér, neoah é zeulegad e zou errestet d'hur sellet, èl ma oent de gonsiderein er Martir-zé, ba ni e elle larèt dehou un dra-benac haval doh er péh e lare en inean santel él livre ag er hantiqueu a zivout hé fried: *E ma azé, chetu, ean-memb-é; cuhet-é doh-eign, ha n'ellan quet er guèlet; mæs ean em guèle hag em selle.*

Er bedairvèd fæçon e gonsiste é chongeal é ma Jésus-Chrouist él léh ma omb, èl p'er guélehemb dirac hun deulegad, ha tosticg avel m'bun nès coustume de chongeal én hun emièd ha de larèt: haval guet-n-eign é huélan bennont é hobér en dra-men hag en dra; haval guet-n-eign en er guélan, en er hleuan. Mæs, Philothé, mar doh én ilis dirac er Sacremant adoreble ag en Autær, ne vou quet mui e sperèd bag é chonge, mæs é guirioné hag én effed é vehet é presance Jésus-Chrouist: rac en apparanceu ag er bara nen dint meit ur voèle péhani er huhe dob hun deulegad; mæs, é guirioné, ean hur guèle hag hur honsidére, deustou n'er guélamb quet, èl m'en dé én é sustance. Hui e hum cbervigeou enta e unan-benac ag er pedair fæçon-men eit hum laquat é presance Doué, he non-pas ag er pedair essamble: groeit en dra-eé é bèr emzér, hemb sorhein rai hou sperèd.

---

## CHAPISTRE III.

### *Peden de Zoué.*

EN EILE POÉND AG ER BREPARATION D'EN ORÆSON.

CHETU é péh fæçon é rér de Zoué er beden eit goulen er secour ag é sclærdér hag é inspiration: erlerh ma santehet hou ç'inean diseéet mad é presance Doué, douguet-bi d'ur respet bras én é guevér, he chonget é oh a-grén indigue ag é bresance. Mæs

èl ma houyet neoah é ma volanté Doué-é ma rehet quement-cé, goulennet guat-ou er græce d'er glorifiein én hou ç'oræson. Hui a elle, mar carat, hum chervige e certæn conzeu bér ha gredus, él mei er ré-men ag er profæt David : *N'em forbannet quet, ó man Doué! a zirac hou face, ha ne lamat quat guatn-eign hou Speréd-Santel : taulet er splandér a hou taulegad ar en inean-men gloëstrat d'hou cherviga, ha me gonsiderou hou purhudeu : groeit d'aign comprenein hou lézen, ga m'hé mirou a greis ma halon.* Forh vad-é hoah pedein hou ç'Æl-gardién, hag er Sænt pé Santéséd péré a vou bet lodéc, én ur fæçon benac, ér mystér é péhani e het da chongeal : el mei ér méditation a varhue hur Salvér, hum adressein doh er Huérhiés santel, doh sant Yehan, doh santés Madelén, ha doh er Sænt pé Santéséd aral, én ur houlen bout lodéc guet-hai ér santimanteu ou doé ér momand-cé, pé ér méditation e hou marhue; doh hou ç'Æl gardién, péhani hou ç'assistou én hou ær dehuéhan. Groeit quemeut-men én hou ç'ol oræsoneu aral.

---

## CHAPISTRE IV.

*Ret-é diazéein én isprid ar péh a venner méditein.*

### EN DRIVÈD POÉND AG ER PREPARATION.

Bout-zou hoah un drivèd apreste d'en oræson mantal, péhani ne jauge quet doh peb sorte méditation, hag e hanhuér campennereah ag el léh. En exelcice-zé e gonsiste doh hum zougue a isprid bet èl léh mei passet er mistér pé en action a vennamb considérein, ha doh er sellet èl p'hum bassehé dirac hun deulegad. Par-example : mar vennet gobér oræson er varhue Jésus-Chrouist crucefiet ar er halvér, pèntat én hou speréd en ol circonstanceu revé m'en dint merchet én aviél a zivout el léh, en dud e oé presant, en actioneu hag er honzeu e hum bassas inou. Hui e hum gomportou ér memb fæçon ar zivout en ol treu aral, péré e gouéhe idan er squêndeu, èl

mei er marhue, en ihuerne, revé mei bet discoeit d'oh. Mæs er bratique-zé ne jauge quet doh er méditationeu é péré nen dès nitra e gouébe idan er squêndeu, èl mei brastet en Eutru-Doyé, en excellance ag er vertuyeu, er fin eit péhani é ma crouéat mabdén. Gùir-é é ellér hosh hum cbervige ag ur sorte havaledigueah benac, èl ma huélamb é paraboleu caër hur Salvér Jésus-Chrouist; mæs diæz-é quementcé; ha me venne hou conduie forh simple hag hemb fatiguein hou sperèd eit clasque er sorte comparageuzé. Hama, en avantage e denne hur sperèd ag en exelcice-zé, e zou d'en derhel sujet d'er péh e gonsideramb, guet eune ne zehé é valigueance ordinær d'en distroein de dreu aral : gobér e rér dehou èl-cé er péh e rér d'un eine e laquér én ur gavidel, pé d'ur splaouër e amai rér doh er vréh eit ne yei quet é hènt.

Ur ré-benac marcé e larou d'amb é ma gùel, eit hum zisposein de gonsiderein er mistér, hum arreste d'er simple sclærdér a hur sperèd ha d'er péh e huélamb drè el lagad ag er fé ; pé considerein en dra èl pe hum basséhé én hur sperèd; mæs quement-cé e zou rai sontil eit unan péhani ne ra hoah meit commance; hag e zivout er péh e selle ur barfection ihuellob, me gonseille d'oh, Philothé, hum zerhel guet hilleih a humilité étal troèd er manné bet que ne zei en Eutru Doué d'hou seuel ihuelloh.

---

## CHAPISTRE V.

### *Considerationeu.*

#### EN EILE PARTI AG EN ORÆSON.

Ablerh m'hou pou impléet hou chonge de breparein hou ç'oræson, impléet chué hou squênd-vad de gonsiderein er péh hou pou preparet: chetu er péh e hanhuamb méditation, péhani nen dé nitra quin meit un attantion sôn e sperèd de gonsiderein certæn treu capable de zougue hur volanté de Zoué, ha d'hobér d'emb cârein en treu santel ha divin; chetu

é petra é consiste en différance e zou étré er studi hag en oræson : rac ne studiér nameit aveit disquein ; mæs intantion en hani e ra oræson, e zou de gârein Doué ha de bratiquein er vertu. Arlerh m'hou pou enta arrestet hou sperèd d'en dra e vennet considerein, impléet hou squênd-vad d'examinein er sustance hag en différant poéndeu hag explicationeu a nehou ; ha mar gùélet é cave hou sperèd gouste assès, sclærdér ha pourfit assès én ur gonsidération hé hunan, hum arrestet dehi ; ha groeit èl er gùirén, péré ne gùittant quet ur boquet durant ma cavant mèl de chairrein ar nehou. Mæs mar gùélet en en dès poén hou sperèd é croguein, hag é ma diouste hou calon, arlerh hou pou-ind attahinet un tamicg, passet doucicg hag hemb curiosité d'ur gonsidération aral.

## CHAPISTRE VI.

### *Santimanteu carantéus ha résolutioneu;*

### EN DAIRVÈD PARTI AG EN ORÆSON.

Drè en attantion spert-cé ag en isprid, é ta er méditation de zongne hur halon d'hobér quement a lusqueu mad ha santel, èl mei a garanté doh Doué ha doh en nessan, a zeir ag er gloër éternel, a hrèd berhuidant eit salvein en ineanneu, ha réglein hur buhé ar hani hur Salvér Jésus-Chrouist ; a gompassion, a admiration, a joé, a berderi a zisplige de Zoué, a gaz doh er péhéd, a zougeance ag er jugemant hag ag en ihuarne, a véh a hur péhedeu, a garanté doh er bénigen, a gonfiance é miséricorda en Eutru Doué, hag hilleih a santimanteu aral é péré en inean e zelle hum exelcein, ha de béré e telle hum aeuel muihan ma ellou. Mar caret hum cherviga ag ul livre benac eit hum secour hag hum instrugein, queméret, par-example, en devotion de Galon Sacret Jésus, pé unan-benac aral, eit hum exelcein ér bratique-zé. Mæs, ne verne péhani e guemérchet, leinet ér hommancemant ag el livre en aviseu eit

gout petra-é, hag a betra é conze, ha penaus hum charvige a nehou.

Nen dé quet neoab assès, Philothé, hum arreste d'er santimanteu general-zé; mæs formet open résolutioneu spécial ha jaugeable doh peb poénd particulièr a hou comportemant. Rac-cé, er hetan conzeu e laras hum Salvér ér groéz e formou én hou calon en desir de bardonnein, él d'ou, ha de gârein hou ç'anemisèd; quement-cé ne talle quet paud a dra, ma ne formet hou résolution ér fæçon-men : hama, ne hum choquein quet mui ag er bonzeu-men hag er honzeu chiffus a berh bennen, pé honnont, nag ag en décriance-men hà décriance men dès groeit a-han-an bennont pé honnéh : é contrel, me larou ha me rei en dra-men hag en dra, eit calmein isprid unan, hag eit gounit calon en aral. Chetu er gùir moyand, Philothé, de hum gorrigein bean a hou teicheu; mæs mar hum arrestet d'hou teirieu general, hui hou pou poén doh hum zilouie doh-t-hai : pêl e vehet quênt donnet de bèn, ha memb marcé jamæs ne zehet.

## CHAPISTRE VII.

*Closadur en orœson, hag er boquet spirituel.*

Anfin deliein e rér closein er méditation dré dri acte péré e houlenne hilleih a humilité. Er hetan e zou un acte a drugairé ag en hanàuedigueah en dès reit d'emb en Eutru Doué ag é viséricorde, pé a unan-benac aral ag é barfectioneu, hag a ol en desirieu santel ha résolutioneu mad hun nès formet ha queméret dré er secour ag é hræce.

En eile e gonsiste é offrein de Zoué en ol gloèr e elle donnet dehou ag é visérieorde, pé a unan-benac ag é barfectioneu, én ur bresantein arré dehoo hun ol desirieu santel hag hur résolutioneu mad joéntet doh vertuyeu Jésus-Chrouist é Vab, ha doh mériteu é varhue.

En drivéd e zelie bout ur beden humble, dré bé-

hani é houlennamb guet Doué er græce da vout lodêc é mériteu é Vab unique, da bratiquein, é quement ma omb capable, é vartuyeu, ha drès peb-tra da vout fidel d'hur résolutioneu, péré a houyamb na ellehemb quet accomplissein ma na ra d'emb é vénédiction santel. Padet ebué eit en Ilis, eit hou Pugulion spirituel, eit hou quærent, hou çamièd, hag eit réral hoab, dré intercession er Huérhiés santel, en Ælèd hag er Sænt, hag achihuat dré ur *Bater* hag un *Ave Maria*, péré e zou er pedenneu cumun ha necessér d'en ol fidélèd.

Open, hui e houér petra a mès laret d'oh a aivout boquet spirituel en oræson, ha chetu, hoah ur buéh, petra a chongean ag é zivout : er ré a ya da vitin de bourmeina én ur jardrin vràu, na zant quet forh coutant ou hènt, a vihannob na guemérant ur bouquet benac, eit cavouet er bligeadur d'er frondein liès én dé; chetu penaus é teliet chairrein parhuéh er fréb a hou méditation, én ur sorihue sòn én hou mimoër en tri pé puar poénd ag er péh en davou piquet muihan hou sperèd, ha touchet davantage hou calon, ait ou studial mar-a-huéh durant en dé hag eit hum sonnat én hou résolutioneu. Ellain a rér gobér an exalcice-men pé é valé un nebedicg guet un douce attantion, pé én ur fæçon benac aral, ér memb léh ma vér én oræson.

## CHAPISTRE VIII.

*Aviseu forh pourfitable a zivout er bratique ag en oræson.*

Durant en dé, Philothé, dalhet hou résolutioneu mad quer presant d'hou sperèd ha d'hou calon, ma tei d'oh bout apert d'ou fratiquain quel liès güéh ma cavehet en occasion : rac bennéh-é er pourfit e aaliér tennein ag en oræson mantal, ha manque ag er gobér, er méditation na cherviga da nitra, pé quêntoh, hi a ra hilleih a aommage. Rac nitra surrob, dré foul studial er vertuyau hemb laquat poén

d'ou fratiquein, en isprid hag er galon e hum zigueora d'en orgueil, péhani, a nebedigueu, hum dougue de gredein é omb er péh m'hun nès queméret er résolution de vout, hag er péh ma vehemb bet ehué, a dra-sur, pe vehé bet sôn ha nerhus hur résolutioneu; mæs èl m'en dint bet attàu væn ha dinerh, ha nén dint jamæs accomplisset, perpet é mant ehué dangerus. Impléet enta peb sorte moyandeu eit pratiquein hou prepozeu mad: clasquet er memb occasioneu d'er gobér, ha pourfittat ag er ré vihan querclous èl ag er ré vras. Par-example, mar a mès queméret er résolution de hounie dré zoustér isprid ur ré-benac péré em offanca, m'ou hlasquou én dé-cé eit ou saludein guet ur certæn min, hag e ziscoei en istime hag en amité a mès eit-hai; ha ma n'ellant quet ou havouet, me gonzou mad a nehai d'er bihannan, ha me bedou Doué eit-hai.

Mæs én ur seuel a hobér oræson, dihoallet ne zehé tregasse digampèn ar bed da zivarchein hou calon; rac, dré un taul-hær èl-cé, hi e scùillehé er bauma précius bé dès receuat ér méditation: me fauto d'eign larèt é teliér hum arreste un tamicg hemb sannein gricq, mar guellér, ait diazéein erhat én isprid hag ér galon er chonge hag er housts a hun desirieu mad, ha passein douoicg ag en oræson d'en tregasse e hum affærieu. Havaléet guet-n-oh é huélet un dén de béhani é hès reit de zougue d'é dy ur pod pourcelèn caër carguet a huin précius: sellet-ean penaus è quêrhe pas-ha-pas hemb sellet ar é dran na tro-ha-tro dehou, mæs perpet én é raug guet aune a hobér faus pas erbet, pé e hurtein é dreid doh ur mein benac: ha mar arreste ur huéh benac, nen dé meit eit sellet ag ean e scùillehé ur bannicg benac ag er gùin précius-cé dré en horel ag er pod. Chetu penaus é teliet hum gomportein arlerh hou méditation. Na lausquet quet hou sperèd de hum laureah én un taul de chongeal é treu aral; mæs sellet guet un attantinn simple ha tranquille en hènt e zeliet hélie: mar hum bresante unan-benac de gonze doh-oh, un dra requis-

é, ret-é hum bobér doh en necessité-zé; mæs dihoallet doh hou calon, guet eune ne zehé de golle en doustér préoius e béhani en en dès bé goalhet er Sperèd-Santel én oræson.

Hui e zelie memb hum accource de dremeine ag en oræson d'en obéren e hou vacation, deustou péh quer bihan é tiscoant jangein guet er santimanteu hag er résolutioneu e hoès formet én hou méditation. Rac-cé ul labourér doar e zelie gout tremeine ag en oræson d'é labour, ur marhadour d'é drafiqneu, ur voès d'en tregasse a hé ménage, hemb hum néhancein, na colle nitra ag en doustér na tranquillité a sperèd: rac a p'en dé volanté Doué-é ma rehér en eile hag éguilé, ret-é passein a unan d'en aral guet un devotion perpet ingal, ha guet er memb résignation de volanté Doué.

Arrihue e rei guet-n-oh guéhavé arlerh m'hou pou hum breparet d'en oræson, santein amiablemant hou calon doh hum lusquein én un taul de Zoué: nezé, Philothé, lausquet e costé tout er règle e mès merchet d'oh; rac deustou ma telie en isprid hum exelcein quênt ma conzou er galon, neoah, a pe za d'er Sperèd-Santel formein én hou volanté, dré é inspiration, en desirieu mad e zelié formein er honsidérationeu, ne yeèt quet mui de glasque én hou ç'isprid er péh e hoès déja én hou calon. Anfin ur règle general-é penaus é ma ret attàu digueor er galon d'en inclinationeu mad péré e santér: ne verne hag ean vou iraug pé arlerh er honsidérationeu, quentéh èl ma teint, n'arrestet quet hou calon; lausquet liberté guet-hi. Hélist er memb règle én acteu aral a religion, péré e gompose er méditation, èl mei en acte a drugairé, en acte a offrand hag er beden, meit ma laquehet peb-unan én é léh naturel én achimant ag er méditation. A zivout er résolutioneu, péré e zou en arreste deuéhan ag er santimanteu, en ordre naturel e houlenne n'ou formehér jamæs nameit erlerh en inclinationeu mad, hag ardro en achimant ag en oræson; rac èl ma hès de gonsiderein

a doste hilleih a dreu particuliér a p'en dé question a formein er résolutioneu, bout e vehé riscle ne zivarchehènt en isprid de dreu eral, mar ou heigér guet en inclinationeu mad.

Anfin mad-é hoah impléein un devis benac durant en exelcice-zé ag er volanté, én un adressein hur honzeu gùéhavé d'hur Salvér Jésus-Chrouist, gùéhavé d'en Æléd, d'er Sænt, drès peb-tra d'er ré e zou bet lodêc ér mistér e gonsiderér; d'hur halon ni-memb, d'er béherion; gùéhavé hoah d'en treu crouéet, revé ma hùélamb en dès groeit David én é psalmeu, hag ul lod vad a Sænt aral én ou méditation ha pedenneu.

---

## CHAPISTRE IX.

*Er séhour spirituel durant en oræson.*

Ma ne gavet quet gouste, ma ne santet quet hou ç'inean consolet ér méditation, m'hou conjure, Philothé, ne bum ziæzet quet; mæs assaiet gobér er péh e yan de laret d'oh : groeit unan-benac ag er pedenneu vocal e santet douçan d'hou calon; hum glemmet amiablemant doh Jésus-Chrouist; galhuet-ean d'hou secour; boquet guet respet d'é limage, mer e hoès unan : banàuet é ob indigne ag é faveurieu; laret dehou èl er Patriarche Jacob : *Revou er péh e garehet, men Doué, n'hou qùittein quet, bet que n'hou pou reit d'eign hou pénédiction :* pé èl er voès Cananéène : *Ya, men Doué, me zou ur guiés, mæs er chás e zaibre er berhonneu bara e gouèhe édan taul ou mistre.*

Queméret gùéhavé ul livre, ha leinet-ean devot mad, bet que ne barfættei ha ne dranquillei hou sporéd : lusquet hou calon gùellan ma ellehet de Zoué dré un acte extérior benac a zevotion, èl mei én hum brosternein doh en doar, é croézein hou teourne ar hou calon, é terhel hou crucefi étré hou tivréh; me laque nen dès hanni doh hou sellet. Arlarh quemant-cé, ma ne santet quet mui e zoustér nag a zevotion, ne hum ziæzet quet hoah, mæs

ham zalbet mad é presance Doué guet hilleih ꝛ respet. Hui e houér, bout-zou hillei en duchentil, péré e ya cand gùéh ér blai de baleꝛ er Roué hemb n'ou dès espérance erbet a gonze doh-t-ou, mes eit bout gùélet guet-ou, eit rantein debou ou inourieu, bag eit gobér ou lis, él me larér. Damb ehué d'en oræson, Philothé, guet en intantion simple ha fidel a bobér hun devér : mar plige guet Doué conze doh-emb dré é inspirationeu, ha rein d'emb ehué er moyand de gonze doh-t-ou, e dra sur, quement-cé e vou un inour bag ur bligeadur vras e rei d'emb. Mæs ma ne bréze quet rein d'emb er græce-zé, mar hul lessque hamb conze doh-emb, juste èl pe n'hur guélehé quet, pé èl pe ne vehemb quet én é bresance, ne gùitamb quet en oræson eit quement-cé : é contrel, ni e zelie persévérein dalh mad én-hi guet ur respet bras, ha guet un douce tranquillité e sperèd. Nezé hur patiantæt hag hur persévérance e dennou arn-amb abret pé dabuéhat ur sèl tinér ag é garanté : ha quetan gùéh ma tehemb dirac-t-ou, ean e zistroei doh-emb é face amiable ; ean e scùillou un abondance e gonsolationeu én hun inean, hag e rei d'emb goustein ér méditation en douséŕ ag é sperèd. Mæs hag é tehé dehou refuse hoah quement-cé d'emb, béemb coutant, Philothé, eg en inour hun nès e vout étal d'ou, hag é presance é Vajestéadorable.

## CHAPISTRE X.

### *En Exelcice de vitin.*

Open en oræson mantal hag er beden vocal, bout-zou hoah momenden ha fæçoneu eral de bedein ; er betan eg en el exelciceu e zou en hani de vitin, pébeni e zelie bout ur bréparation general d'en ol comportament eg en deuéh : chetu er règle eit er gobér erhat.

1. Adoret Doué guet un humble respet : trugairéqneit-een en devout hou conservet durant en noz ;

ha mar de hou couciance de rebreichein d'oh ur faute benac a houdé en examén ag en dé quênt, goulennet pardon guet Doué a nehi.

2. Consideret penaus en deuéh e gommancet e zou reit d'oh eit méritein er bonheur éternel, ha quemeret ur ferme résolution d'en impléein tout de guement-cé.

3. Sellet é raug en affærieu hou pou d'hobér én décé, en occasioneu hou pou da hlorifiein Doué, hag en tantationeu de béré é elleheoh bout douguet pé dré golér, pé dré vanité, pé dré un inclination benac. Arlerh en taul sèl-zé ar en œvreu hou pou d'hobér durant en dé, hum breparet, dré ur résolution ferme, de bourfitein erhat ag en ol moyandeu hou pou de chervige Doué ha d'avance é parfection : nezé reit nerh d'hou sperèd eit dihoal, pé resistein, pé eit feahein ol er péh e ellehé hou tistroein a hou tevér. Mæs n'hum arrestet quet d'er simple résolution-zé, ret-é open preparein er moyandeu e ellou chervige d'oh eit hé accomplissein : par example, mar gùélan en em bou affær doh unan-benac hag e houyan e zou pront, me hum avisou gùellan ma ellein eit dihual ag er choquein; hag, eit douçat é imur, me breparou é raug conzeu douce hag amiable, eit hum chervige a nehai a pe vou requis; pé me bedou de zonnet guet-n-eign d'er havouet unan-benac e hanàuein capable d'arreste é golér. Mar gùélan en em bou unan-benac cl'an de visitein, me verchou un ær esprès eit quement-cé, ha me réglou tout er circonstanceu ha fæçonieu pourfitaplan eit er honsolein, hag er secourieu e ellein rein dehou.

4. Hanàuet dirac Doué, guet un humilité parfæt, penaus e han-oh hou ç'hunan nen doh quet capable d'hobér nitra a guement-cé, nag eit pratiquein er mad nag eit pêllat doh en droug; hag, èl pe zalheheoh hou calon étré hou teourne, offret-hi de Zoué guet hou résolutioneu mad, én ur suplein é Vajesté divin d'hou quemér édan é brotection, ha de rein d'oh nerh ha courage eit er chervige. Laret dehou : ô men

Doué! chetu er galon peur ha misérable de béhani hou madeleah en dès reit hinihue er græce de guemér quement a résolutioneu mad; mæs, allas' rai hoane ha rai zibarfæt-é eit accomplissein erhat er péh a ze-sire, ma ne ret dehi hou pénédiction santel: eit quement-cé en hé goulennan, ô Tad a viséricorde 1 dré vériteu passion hou Mab, de hloër péhani é consacran en deuéh-men hag er reste a mem buhé. Arlerh er beden vèr-zé, supliet er Huérhiés santel, hou ç'Æl-gardién hag er Sænt d'hou secour dré ou intercession. Arlerh tout, en exelcice-men, e zeliet gobér de vitin, ha mar guellet quênt monnet ér mæz ag bou ty, e zelie bout gredus ha berhuidant, acel-fin ma hum streàuou er vénédiction e rei d'oh en Eutru Doué ar en ol œvreu ag en deuéh: mé hou pède, Philothé, jamæs n'ancoéhet a hobér en exelcice-men

---

## CHAPISTRE XI.

*En Exelcice de noz hag en Examén a goucìance.*

Mar e hoès bet soign a vâgnein a vitin, quênt hou prèd, hou ç'inean guet er bara spirituel ag en oræson, beah sourcius de rein dehi arré un tamicg benac ag er memb magadur quênt hou coen. Armerhet ar hou ç'amzér ur momandicg benao quênt hou prèd de noz, ha stouyet nezé ar hou teulin dirac Doué étal hou crucefi, dilouyet hou sperèd ag en tracas hag ag en trous ag en affærieu, astiset ehué én hou calon en tan a hou méditation a vitin dré acteu a humilité, dré inspirationeu a garanté Doué, dré lusqueu gredus a hou ç'inean é goulien hou Salvér carantéus; pé refresquet én hou sperèd hag én hou calon er péh en devou muihan hou touchet én hou ç'oræson, o vihannoh ne gaveheoh é vehé gùel bum laquat d hobér a neué méditation ar un dra-benac aral.

Peb-unan e houér er pratique ag en examén a goucìance e zeliér gobér de noz quênt monnet de gousquet.

1. Ni e zelie trugaréquat Doué en devout hur honservet durant en dé.

2. Examinein e rér arlerh peb action ag en deuéh, en eile arlerh éguilé, revé ou circonstanceu différant.

3. Mar cavér é hès groeit un draic-henac e vad, é trugairéquér en Eutru Doué; é contrel, mar guélér é ma het offancet pé dré chonge, pé dré gonze, pé dré action, é houlennér guet-ou pardon dré un acte a gontrition, guet ur hæ nerhus ag er péhed, guet ur ferme propos de hum gorrigein, ha guet er volanté sincér de govesset prestan ma ellehér.

4. Arlerh quement-cé, ni e hourheméne de brovidance en Eutru Doué hur horve, hun inean, en ilis, hun hærènt hag hun amièd; ni e bède er Huérhiés santel, er Sænt hag hun Æl-gardién d'en davnut sourci e han-amh ha d'hur goarnæ; ha goudé ni e hum zispose, guet bénédiction Doué, de guemér er repos necessér eit soulagein en natur, revé é volanté santel.

Jamæs ne seliér ancoéhat e hobér en exelcice-men da noz, quer-cloux éil en hani de vitin. Ret-é chongeal erhoalh penaus, él ma tigueor en exelcice de vitin hun deulegad d'er sclærdér ag en noan, en hani de noz ou chairre doh en dihoeldæt ag en ihuerne.

## CHAPISTRE XII.

### Er Retrœd a galon.

Amen-é, Philothé, é hourheménan d'oh mui eit jamæs un ahoeissance gredus de hélie er honsaillau e ran d'oh, rac ma sellan en article-man él en or principal a hou ç'avancemant spirituel.

Refresquet én hou sperèd, liessan ma ellehet én dé, er chonge e hresance Doué, hag hum cherviget eit quement-cé a unan-henac ag er pedair pratique e mès déja conseillet d'oh. Considerêt petra e ra Doué, ha petra e rat-hui e hou costé: hui e huélou en én dès perpet é zeulegad arrestet d'hou sellet guet ur garanté ne feheoh quet comprenein. O men Doué! e larehet-hui, perac nen d'on-mé quer sourcius d'arreste ettéu

man deulegad d'hou contamplein, èl ma oh da sellet parpet doh-eign guet quement a vadeleah? Perac-é, ô ma Salvér! é chongat hui quement én-an, ha perac é chongean-mé quer bihan ha quer gleàu én-oh? Mèn é omb-ni, ô m'inean? hun léh naturel e zou é Doué; ha mèn en hum gavamb-ni? En einéd en dès ou néhyeu eit hum danne én-hai a p'en dé requis; er harhue an dès léhyeu tihoel é creis er hoéd hag en drain, eit cuhe a p'en dé tourmantet dré er gibosserion pé dré en tuemzér ag en heaul: hur halon e zelie chué choégè un dachen benac ar er halvér, pé é goulieu Jésus-Chrouist, pé én ul léh benac aral toste dehou, eit hum danne inou mar-a-huéh, ait cavouet inou un tamicg repos é creis en trous hag en tuemzér ag an affærieu exterior, bag eit hum zihuenna doh furi bun anemis. Ya, mui guéh eurus-é en inean péhani e alle laret é gùirioné de Jésus-Chrouist: hui a zou me zy a retirance; hui a zou men dihuen inemb d'am anemiséd; én dischaul a hou tivasquel é cavan un air douce ha cloar; inou é on én abri doh er velim ag en amzér ha corruption er bed.

Hou péat chonge enta, Philothé, a hum denne liès én hermitage spirituel a hou calon, én amzér-memb ma oh sorbet guet an affærieu a zianvès ha de rescond da hennont ha da hennen; acel-fin ma vou attàu hou calon hé hunan guet Doué é bunan. Tout er péh e zou tro-ha-tro d'oh nen dint quet capable de chairrein doh-oh en or ag er retræd-cé: rac él maint tout a zianvès d'oh, n'ou dès bili arbet ar hou calon. Hennéb-oé exelcica ordinær ar profæt David é creis er sarmoul hag ar safar ag é labourieu bras, ha ni e gave mil example a guement-cé én é psalmeu. Chetu unan-benac a nehai: *O Doué! guet-n-oh é on perpet: m'hou cuéle attàu dirac on, ô men Doué! me mès sàuet men deulagad trema oh, ô men Doué! péhani e chomme én nean: men deulegad e hum zougue perpet trema Doué.*

En effed, hun devisen nen dint quet ordinærmant ag ur gonséquance quer bras, nag bun affærieu

ag ur bouis quer précius eit miret hun inean e læreah doh-t-hai un tamicg ettantion benac eit hum denne én hé amiable hermitage.

Tad ha mam santés Cathelin a Sienne e oé quer cri é quevér ou merh, ne lausquènt guet-hi nag emzér na léh erbet de bedein ha d'hobér oræson; rac-cé hur Salvér Jésus-Chrouist e inspiras dehi gobér ur chapélicg én dôn a hé halon, eit cavouet moyand de hum denne én-hi én isprid, durant ma impléé hé horve d'hobér el labourieu diæz de béré en hé hontraigné hé zud. Hi e hélias en inspiration-zé hag e hoarnas perpet er peah én hé halon, deustou péh quer bras-oé er poénieu e ré dehi hé zud. Quement-cé e ré dehi larèt en hum chairré clos én hé habinet intérior, eit hum gonsolein inou guet hé friéd divin: hennéh-oé hé fratique ordinær, ha memb ag en emzér-zé hi e gonseillé d'er réral en hélie.

Galhuet enta mar-a-huéh hou sperèd d'er retræd intérior e hou calon, hag inou, dilouyet ag er sorbe ag en treu tamporel, conzet doh Doué e greis hou calon, èl un ami doh é ami, ag en affærieu e hou salvedigueah hag a hou parfection. Laret dehou èl David: *Me mès veillet, ha me zou bet haval doh er pélican ag en deserh: me zou bet èl er gohane ér hoh mangoërieu, èl er holvan-hermit ar douèn en ty.* Er honzeu-men, consideret revé en antand e bresante er guirieu, e zisque d'emb en en doé er profæt David formet én dòn ag é galon un hermitage segred, é péhani é passé bamdé æriadeu é contamplein en treu spirituel. Mæs mar ou honsideramb revé en antand mistérius, ni e zisolei én-hai tri sorte retræd caër, é péré é ellamb hum denne étal hur Salvér caranteus. Er gomparage ag er gohane cuhet én ur goh vangoer, e verche stad izel hur Salvér humiliet, astennet ar er plons én ur hreu é mesque el lonnèd, cuhet ha dishanàuet guet en dud, hag é ouilein hur péhedeu. Er gomparage ag er pélican, pehani e denne er goaid ag é hoahiad eit màguein, ha memb eit ressuscitein, revé e larér, é bichonèd, e verche d'emb stad hur

Salvér ar er halvér, é péh léh é garanté en dès-ean douguet de scùille é Ouid aveit hur salvein. Er gomparage ag er holvan-hermit ar douèn un ty, e verche d'emb stad hur Salvér én é Asçansion glorius, a p'en dé sàuet a ziar en doar d'en nean én ur fæçon quen admirable, erlerh en devout bihuet én ur stad quen izel ha quen disprisable ér bed. Hum dennamb liès étal Jésus-Chrouist én tri stad-cé.

En inourable Elzear, comte a Arian, é Provance, e oé a houdé hir amzér ér mæz ag er guér; rac-cé é hriéd, moès devot hag amiés d'er vertu a huerhtæt, e gassas d'er havouet ur postillon esprès eit gout é zouairé; hag ean e zavéas dehi er reacond-men : yah-on, ém'ean, me friéd queah ; ha mar desiret men gùélet, clasquet-mé ér gouli a gosté hun douce Jésus: rac inou é hroan men demeurance, hag inou en em havehet; hui e gollehé hou poén doh me hlasque én ul léh aral. E gùirioné, Philothé, hennéh, eit un dén a galité, e oé ur hrechén mad.

## CHAPISTRE XIII.

### *El lusqueu devot, pé oræsoneu jaculatoïr, hag er chongeu mad.*

En inean e hum denne é Doué, rac ma hum zougue de Zoué, ha hi e hum zougue de Zoué eit hum dennein é Doué : rac-cé er retræd spirituel a galon hag er sàu ag er galon de Zoué e chervige en eile d'éguilé, hag en eile hag éguilé e zou fréh er chongeu mad.

Sàuet ènta liès hou sperèd hag hou calon de Zoué dré lusqueu pronte ha berhuidant a hou ç'inean trema-z-ou. Contamplet en excellance infini ag é barfectioneu : goulennet secour é buissance, adoret é Vajesté divin, offret dehou hou ç'inean mil gùéh én dé, mêlet é vadeleah hemh fin, hum daulet a isprid étal treid Jésus crucefiet, interroget-ean liès a zivout en affær a hou salvedigueah, goustet én hou

ç'intérior en doustér ag é sperèd, dalhet hou tourne én é hani, èl ma hroa ur hroaidur bihan é quevér é dad, ha pedet-ean d'hou conduie; laqueit é groéz ar hou calon, èl ur boquet delicius; laqueit-hi én hou calon èl un ansaigne a vrezél, édan péhani é vennet combattal hou ç'anemisèd; én ur guir, troeit ha distroeit hou calon peur é mil fæçon, casset ha degassel-hi gùellan ma ellehet eit hé dougue gnet gred de Zoué, ha rein dehi lusqueu tinér ha berhuidant trema hé friéd divin.

Chetu é petra é consiste er bratique ag en oræsoneu jaculatoër, e gonseillé quement S. Augustin d'en devot dame Proba: he mar accourçamb èl-cé hum inean de zevise doh Doué èl doh hur gùellan ami, hi e hum broei doh é barfectioneu divin hag e hum fæçonou revé d'hai. Remerquet erhat penaus en exelcice-zé nen dé quet diæz, na ne zirange quet é fæçon erbet en obéreu; rac ne faut eit quement-cé meit momandicgueu a attantion; hag é lèh distroein hur sperèd ag er sourci ag en affærieu, ean hur rante sourciaploh, hag hun ohéreu e zou billeih douçoh hag e za gùel de bèn. Un dén é hobér hènt, hag e ive én un dremeine ur bannicg gùin eit refresquein é vég he rejouissein é galon, ne golle quet é amzér eit quement-cé, rac ean e recoure arré é nerh; ha mar hum arraste ur momand, é ma eit quêrhet liproh arlerh-é ha gobér mui a hènt.

Eit quement-cé é hès composet livreu é péré é hès dastumet oræsoneu jaculatoër; m'ou have tout forh pourfitable; ne gonseillan quet d'oh neoab hum néhancein eit pléguein hou sperèd d'er sorte pratiqueuzé; hum goutantet e larèt, a galon pé a vêg, er péh e inspirou d'oh er garanté é peb momand, hag hi e fournissou d'oh ol er péh e ellehet desirein. Boutzou, gùir-é, certæn conzeu péré e anflamme davantage er galon, èl mei er psalmeu, péré e zou quer berbuidant, pé er pedenneu a bep sorte d'en Hanhue santel e Jésus, pé er guirien caër ha tanflammet a garanté Doué, e gavamh él livre sacrat

hanhuet cantique er hantiqueu : er bannenneu spirituel e elle ehué chervige de guement-cé, meit ma veint cannet guet un attantion parfæt.

Comprenet quement-men dré example en dud péré e daille el lis, pé péré en dès en eile eit éguilé ur garanté humæn ha naturel : sperèd en dud-cé, ou mimoér, ou halon, ou zead, anfin quement-tra ou dès e zou lorbet guet er garanté-zé. Ou chonge e zou perpet ar veige; ou sperèd carguet a réflexioneu, trelatet guet smoédage; ou zead e zou attàu impléet é mélodiage, é gratereahen caer, é deviseu fol; ne chongér meit a scrihue lihiéreu en eile d'éguilé. Ind e hum blige é chongeal attàu hag é conze a ou amourustæt; mar cavant ur huen henac, ind e hum laque de scrihue ar er grouhen un dra-benac a zivout quement-cé. Chetu penaus er ré e zou grouyennet é caranté Doué, ne huannadant meit eit-ou; ne zesirant quin pligeadur meit er hârein; ne souéhant jamæs é chongeal én-ou nag é conze a nehou; ind e garehé, pe vehènt mæstre a galoneu en ol dud, scrihuein dôn én-hai en hanhue santel ha sacret a Jésus. Chetu penaus quement tra-zou tro-ha-tro e fournisse dehai ur moyand benac de hum seuel de garanté Doué ha de vêlein ou ami caranténs. Ya, énié Sant Augustin, ha Sant Antoéne pél-quént én é raug, quement tra-zou ér bed e gonze dehai a Zoué : el langage-cé e zou mad, gùir-é; mæs ou sperèd er have forh sclær; hag er chongeu ha conzeu-zé e formant dré en arhèn eg en treu extérior, e ra d'ou halon gobér el luaqueu carantéussan hag hum seuel de Zoué guet un douce apertis. Chetu exampleu caer a guement-cé :

Sant Gregoër, Escob a Nazianze, é pourmeine un dé ar vorde er mor, ravé m'el laras goudé d'é boble, e gonsidéré forh arouarêc peb sorte quérgatte, péré e yé hag e zé guet en deur : un houlen e zé hag ou dougué d'er-hlué; abreste é té un aral hag ou zenné guet-hi : ér memh momand, ean e gousidéré er réhér bras, péré e oé tro-ha-tro ha péré

ne vonlgènt tam, deuston péguement é heurté er mor doh-t-hai : é huélet quement-cé, *ean e chongeas é oé henneh-oé juste caractér en ineanneu goan ha sean, péré e huélér touchant joéius ha touchant triste, péré e blégue hemb difforhe revé m'ou hasse pé m'ou degasse er circonstanceu différant ag er vuhé, ha caractér en ineanneu ferme ha courajus, péré nen dès nitra capable de scontein na de zistroein ag en hent mad.* Nezé é galon e bourfitas ag er chonge-cé hag e hum sàuas de Zoué én ul laret er honzeu-men ag er Profæt-Roué : *O men Doué! sauvet-mé, rac ur mor a zeur en dès trézet bet m'inean : ó men Doué! delivret-mé ag en deluge-cé · en tampeste en dès me zaulet é sol er mor.* Mæs remerquet penaus er réflexion hag er santimant-cé e jaugé forh vad doh er stad ma oé nezé é inean : rac ean e souffré hilleih a berh Maxime, péhani e glasqué er boutein ér mæz ag é escobti eit hum laquat én é léh.

Sant Fulgeance, Escob a Ruspe, e hum gavas é Rome é triomfle Théodoric, Roné er boble Goth; hag é huélet er Prince-zé é pèn ol en noblance a Rome assamblet, ean e oé bet bàmet quement ag ur pompe quer manifio, ma laras a voéh ihuél, én ur seuel é galon de Zoué; *Allas! mar disco Rome, guet tout hé vanité, bout quer pihuic ha quer glorius, peguement é telie bout caërroh er Jerusalem ag en Néan! Ha mar en dès er Mæstre ag en ol madeu lausquet quement a hloër guet er ré a gàre er vanité, peguement nen dès-ean reservet d'er ré e gontamplou de virhuiquin er huirione!*

Sant Anselme, Escob a Gantorbery, e houyé, em'ind-i, parfætemant er fæçon de rein un dro spirituel d'en treu quemunan. Un dé ma oé é veige, ur gad é tèhe é raug giboesserion, e hum voutas étré divar é varh : er chàs e hathé tro-ha-tro; mæs ne fiènt quet avance d'hé attrape : er giboesserion, é huélet en hoari-zé, hum laquas de hoarhein; mæs en Escob santel-zé, touchet én é galon dré er Sperèd-Santel, e laras dehai, én ur huannadein hag én ur

ouilein : *Ah ! hui e hoarhe ; mæs er heah lon-zé nen dès quet hoant de hoarhein. Chonget erhat petra-é malheur un inean en dès en diaul conduyet dré guement a droyeu hag a zistroyeu, a béhèd de béhèd, bet er momand ag er marhue. Nezé, econtet ha lorhet én ur fæçon blaouahus, en inean-zé e glasque un abri benac ; ha ma ne gave hanni, hé anemyed hé goapa hag hé insulte, hag anfin ind hé scrape eit hé devorein durant un eternité.*

Sant Antoéne e receuas un dé ul lihér forh inourable e berh en Ampeleur Constantin, hag èl ma huélé é Venéh forh souéhet e guement-cé, ean e laras dehai : *Petra, hui e zou souéhet rac ma scrihue ur Roué d'un dén peur ; beah quéntoh souéhet a vadeleah infini un Doué éternel é quevér mab-dén, mei pliget dehou scrihue d'emb é lezen, ha conze dohemb dré vég é Vab unique.*

Sant Françæs, é huélat un avad é hunan é mesque ur vanden bouhèd ha guivre, e laras d'é gompagnon : *Consideret na didrousset-é-hi ! Chetu péhani oé douster en humble Jesus é creis er Scribèd hag er Pharisiénèd.* Ur huéh aral, é huélet un oén bihan daibret d'un hoh, ean e laras, en dar én é zeulegad : *Ah ! chetu un dra hag e represante sclær marhue me Salvér !*

Sant Françæs Borgia, Dug a Gandie, e derlatté ol er chongeu en doé ér giboès é réflexioneu devot : *Me gonsideré guet admiration*, e laré-ean, arlerh me oé hum dennet a gourd er Roué, *me gonsideré aboeissance er falhannèd, péré e neige ar vréh er giboessaour, ha péré er gorto de holein ou deulegad ha d'ou amarre doh er berchen ; ha me zou bâmet é huélet diaboeisance ha dalledigueah en dud, péré e hum revolte perpet inemb de voéh en Eutru Doué.*

Sant Bazile e lare penaus er ros hérisset a zrein tro-ha-tro, e ra el leçon caer-men de vab-dén : *O tud a zoar ! er péh e zou agréaplan ér bed e zou ur vamen gaër a dristé : eit larèt gùir, ne hoès quet a vadeu pur, ha partout en droug hag er mad e hum*

*hélie ; en anquin e zalhe mad d'er bligeadur ; arlerh en diméein é ta en intanhuigueah ; ret-é labourat guet sourci eit chairrein un dra-benac d'en æst, en hani e zou sàuet é gloër en dès de zougein a vout discarret ; er chagrin hag en dispigneu bras e hélie en inourieu ; er pligeadurieu brassan e zou læn a athouste, hag er yehaid e zou toste d'er hlinhuèd. Gùir-é*, e lere hoah en Ted santel-zé, *ur roseèn e zou ur boquet caër ; mæs ér momand ma hum rejouissan doh hé sellet, 'hi em afflige e tegasse chonge d'eign ag er péhèd, a gaus de béhani é ma condannet en doar de zougue drein ha sperne.*

Unen-benec devot, é sellet guet pligeadur el loër é splennein én ur riolan, é péhani é remerques en nean heg er stirèd pèntet èl én ur miloër, e res lusque d'é galon de Zoué guet ur grad nerhus : *O men Doué*, ém'ean, *ol er stirèd-cé e vou én effed idan me zreid, a p'em receuehet én hou tabernacleu éternel !*

Heg èl me bum geve er stirèd pèntet amen er en doer, en dud ag er bed e zou ehué pèntet é Doué, péhani e zou er vamen bihue eg er garanté divin. Un arel e laras, é considerein ur riviér é ridêc guet hér trems er mor ; *M'inean e vou perpet doh hum glasque, ha ne gavou jamæs repos bet que ne vou abymet én divinité a béhani é ma sortiet.*

Santés Francisque, é considerein ur riolen agréable, état péhani é oé hum laqueit ar hé deulin eit gobér hé feden, e oé bet revisset e isprid, heg e lares estroh eit ur huéb er honzeu-man : *El-cé é ride, guet hilleih a zoustér, græce men Doué ém inean.*

Unen-benac, péhani ne henhuen quet, é huélet guet souéh bres tout er gùé ag ur jardrin é bleu, e hum laquss de grial ha de lerèt : *Ah ! ne vou enta meit on-mé ne zougou quet a vleu ér jardrin caer ag en Ilis.*

Un aral, é huélet pichonnèd-yér tolpet idan ou mem, e laras : *O men Doué ! conservet-me én abri a hou tivasquel.*

Un arel, é sellet ur boquet trouheeul, e laras :

*Pegource-vou, ô men Doué! é hélious m'inean er chalma a hou madeleah?* Hag é sellet er boquetteu bihan e hanhuér chongeu, péjé e zou forh bràu de huélet, mæs péré n'ou dès frond erbet: *Allas! émé-bi, chetu petra-é me chongeu, forh vràu-ind de larêt, mæs nen dint mad de nitra.*

Chetu, Philothé, er fæçon de hum seuel de Zoué ha de santefiein er chongeu dré en erbèn ag en différant changemanteu ha circonstanceu é péré en hum gave mab-dén ér vubé-men. Malbeur d'er ré péré, lorbat dré ou féhedeu, e bum chervige ag en treu crouéet ineml d'intantion hur Hronéour! Eurus er ré péré e glasque én treu crouéet inourein ou Hrouéour, ha péré n'hum charvigeant a ou vanité meit eit glorifiein er huirioné! *Eit on-mé,* émé S. Gregoer a Nazianze, *me més hum accourcet d'hobér chervige quement tra-zou eit pourfit spirituel m'inean.* Me gonseille d'oh hoah leine, mar doh é commodité, er péh en dès scrihuet S. Jérôme eit hout laqueit ar vé santés Paole. Hui e leinou guet pligeadur é péh fæçon en hum chervigé er Santés-zé a guement-tra e bum bresanté dehi, eit bum seuel de Zoué, èl p'en devehé quement tra-zou conzet dehi a Zoué.

Mæs remerquet erhat penaus er guellan pratique a zevotion e gonsiste én exelcice ag er retræd spirituel a galon hag a oræsoneu jaculatoér: en eu exelcice-zé a zou quer pourfitable, ma tigollant ou hunan er manque d'en ol pedanneu eral; hag é contrel, ma ne vér quet sourcius d'ou fratiquein, nen dé quet quasi possible cavouet ur moyend mad de reparein er hol e rér dré el lisidandæt-cé: hemb d'hai ne vér quet capable d'hum equittein ag en devérieu ag er vuhé a gontamplation; hag en devérieu ag er vuhé obérus e ya peb-eile-pèn: hemb d'hai er repos e zou ur güir féneantage, hag el labour nen dé meit un néhance hag un dismant tout. Rac-cé m'hou conjure de hum hobér a greis hou calon doh er bratique-sé, ha jamæs n'hé huittet,

## CHAPISTRE XIV.

### *En Overen hag er fæçon d'hé hleuet erhat.*

1. Ne mès quet hoah conzet d'oh ag er saerefice ag en Overen, nag ag er Sacremant adorable ag en Autær, péhani e zou é mesque en exeleiceu ag er religion er péh mei en heaul é mesque er stirèd aral. Hennéh-é gùir inean en devotion hag er moyél ag er religion e grechéneah, de béhani e hum zougue hé ol mistérieu hag hé ol lézenneu, èl er ruyad péré e ya tout de hum joéntein ér moyél ag er rod; hennéh-é er mistér ag er garanté divin, péhani n'ellér quet na devise na comprenein, ha dré béhani Jésus-Chrouist e hum re d'emb é gùirioné, hag en hur goalbe ag é hræceu én ur fæçon quen amiable ha quer manific.

2. Er beden groeit én union guet er sacrefice divin-zé e denne e nehou un nerh marveillus; én ur fæçon, Philothé, ma ellér larét penaus en inean, arlerh m'hé dès receuet ér Sacremant-cé en abondance e hræcau Doué, en doustér ag é speréd hag en nerh e re dehi Jésus-Chrouist, e hum gava ér stad a béhani é conze er Scritur santel él livre ag er hantiqueu, a pe lare penaus er priéd sacret e hum harpe ar hé friéd carguet a lehuiné, hag hanval doh ur gohad moguêd péhani e sàue trema en nean dré un tan allumet guet er gúellan coêd, péhani e daule ur vlas huêc, hag e streàue én air ag en emzér er frond excellantan.

3. Menaget enta, gùellan ma ellehet, hou ç'amzér eit ma cavehet moyand de gleuet bamdé en Overen; acel-fin d'offrein guet er bélèg er seerefice e hou rédamption de Zoué en Tad, eit oh hag eit ol en Ilis. Sant Yehan-Chrisostôme e assure d'emb penaus é assiste ér mistér bras-cé un nombre infini e Ælàd eit en inourein dré ou fresance. Doh hum joéntein ér

memb intantion guet-hai, ni e elle bout assuret é touguehemb en Eutru Doué d'en devout truhé doh-emb, durant ma hum joénte doh Jésus-Chrouist, én action divin-zé, en assamblé ag en ol fidelèd péré e zou én nean, hag er grechénion péré e zou hoah ar en doar, eit gounit guet Jésus-Chrouist, hag é Jésus-Chrouist, calon é Dad éternel, ha méritein d'emb en abondance ag é viséricorde. Péh bonheur eit un inean, fournissein ile guement-cé un draic-benac a hé hani dré un devotion sincér ha carantéus!

4. Ma ne ellet quet a-grén monnet d'en Ilis, groeit a sperèd er péh na ellet quet gobér a gorva: rac-cé ne vanquet quet, d'ur hource benac de vitin, a zougue hou calon dedal treid en autær; joéntet nezé hou intantion guet hani er bélêg hag er fidelèd, hag hum impléet de gonsiderein erhat er Sacrefice adorable, ne verne mèn é vehet, èl pa veheoh én ilis.

Chetu bermen er règle e ran d'oh eit cleuèt erhat en Overen:

1. A houdé er hommance bet que ne vonte er bélêg doh en autær, groeit guet-ou hou preparation, péhani e gonsiste doh hum laquat é presance Doué, é hanàuein ne vér quet digne d'hum bresantein dirac-t-ou, hag é houlen pardon a hur péhedeu.

2. A houdé mei montet er bélêg doh en autær betag en aviél, consideret, én un dremeine hag é general, gannedigueah ha buhé hur Salvér Jésus-Chrouist ar en doar.

3. A houdé en aviél bet goudé er *Gredo*, consideret perdégueu hur Salvér Jésus-Chrouist; promettet dehou, a greis hou calon, é vennet bihuein ha merhuel ér greden hag ér pratique ag é gonzeu divin hag én union guet en Ilis santel catholique.

4. A houdé er *Gredo* bet er *Bater noster*, diazbet sôn én hou calon er mistérieu a bassion hag a varhue Jésus-Chrouist, péré e zou é gùirioné represantet nezé ér Sacrefice adorable, péhani e offrehet guet er bélêg ha guet er boble fidel de Zoné, en Tad a visécricorde, eit é hloer hag hou salvedigueah.

5. A houdé er *Bater noster* bet er gommunion, desiret, a guement me oh capable, bout joéntet doh Jésus-Chrouist dré el liameu ag ur garanté éternal.

6. A houdé ar gommunion bet en achimant ag en Overen, trugairéqueit é Vajesté divin ag é incarnetion, eg é vuhé, ag é bassion, eg é varhue hag ag er garanté en des hoah aveit omb én é Sacrefice adorable : conjuret-ean, dré ol er mériteu-zé, d'en devout attàu truhé doh-oh, ha d'accordein é græceu d'hou quærént, d'hou ç'amièd ha d'en ol fidelèd crechénion; arlerh hum humiliet én é bresance, ha receuet guet devotion er vénédiction divin e ra d'oh Jésus-Chrouist dré zeourne er bélêg.

Mar dé gùel guet-n-oh gobér, durant en Overan, méditation er er péh bou pou preparet é raug, nezé er règle-men ne chervigeou d'oh de nitra : assés-é m'hou pon ag er bommance en intantion d'offrein er Sacrefice; rac en ol exelciceu comprenet ér règlemen e hum gave quasi tout dastumet én ur méditation groeit èl ma faut.

---

## CHAPISTRE XV.

*En Exelciceu aral a zevotion publique ha quemun.*

El mei consacret er Sulieu hag er Gouilieu de rantein de Zoué un inour solannelloh ha brassoh, hui e houér assès, Philothé, é teliér én déieu-zé bum acquittein ag en devérieu a religion guat mui a zevotion eit én déieu ordinær; hag open en axelciceu pamdiêc, ret-é hoab assistein én officeu da vitin ha d'anderhue a guement ma ellehet. Hui a santou é quement-cé un doustér vras a zavotion; hui a ella fiein é S. Augustin, péhani e essura d'emb, él livre eg é govézioneu, é santé un doustér quer bras, ma zidé en dar e riolen ag é zeulegad a pe gleué en officeu divin ér hommance ag é gonversion. Open quement-cé (m'el lare d'oh ur huéh eit tout), tennein e rér mui a bourfit hag a gonsolation ag en officeu

eg en Ilis, péré e rér é quemun, eit eg er ré e rér é particuliér : Doué en dès vennet ér fæçon d'en inourein, me istimahemb mui er péh e rér é assamblé er fidélèd, eit er péh e ra peb-unan én é berticuliér.

Hum laqueit e galon ved ér berdiaheu péré e zou diezéet én hou canton, heg é spéciel ér ré e béré é huélehet é vou pourfitaplan en exelciceu eit hou santefication : quement-cé e eou ur sorte eboeissance forh agréable de Zoué : rec, deustou nen dès nitre commandet é fæd er poénd-cé, hur Mem santel en Ilis e zisco d'emb assès en er recommande, heg e zisclærie splen hé intention dré en indulgeenceu bag er græceu particuliér e eccorde d'er ré e zou errollet ér hompagnoneaheu devot-cé. Open en dra-zé, ur gùir exelcice eg er charité e grechéneah-é hum impléein ha fournissein e guement ma vér capable eit accomplissein intentioneu mad er rérel. Hag é vehé gùir é cavehoh mui e houste é hobér én hou particuliér un dre-benec quer-clous èl er péh e rér ér berdiabeu-zé, Doué e vou neoah inourettoh dré en union hag en accord a sperèd hag e offrandeu e forme en devotion étré er ré e eou ingaget én ur verdiah henec.

Ma ra d'oh er memb conseil e zivout ol er pedenneu heg en devotionen quemun, é péré é teliemb assistein, e guement ma ellamb, eit gloër en Eutru Doué, eit scùir-vad hun nessan, ha guet en intantion d'arrihue ér fin eit péhani é mant diazéet.

---

## CHAPISTRE XVI.

*Ret-é inourein ha pedein er Sænt.*

A p'en dé ag en Ælèd en hum chervige liès en Eutru Doué eit rein d'amb é inspirationeu, ni e zalie ehué, eit presantein dehou hun desirieu, impléein ou secour, ha hani er Sænt ha Santésèd, péré e zou bermen havel doh en Ælèd é gloër en Eutru Doué,

ha péré e bresante dehou dalh-mad eit omb ou desirieu hag ou fedenneu.

Joéntamb enta hur halonen, Philothé, guet er speredeu-zé ag en nean ha guet en ineanneu eurus: rac, él ma ta d'er pichonèd æstiq disquein cannein guet er ré vras, ni e zisquou ehué, dré er hommerce santel-zé, cannein mélodi de Zoué hag er pedain él ma vérite. *Men Doué*, e laré David, *me gannou hou mélodieu é presance hou ç'Æled.*

Inouret, respettet ha càret é spécial er Huérhiés glorius Vari, péhani, dré m'eu dé mam de Jésus-Chrouist hur brér, e zou é gùirioné hur mam: hur béemb enta recour doh-t-hi; ha, dré ma omb é vugalé vihan, hum daulamb guet ur gonfiance parfæt, é peb momand hag é peb rancontre, étal hé zreid hag étré hé divréh. Goulennamb secour guet er Vam douce ha carantéus-cé, hag hur béemb ehué eit-hi ur garanté haval doh hani ur hroaidur é quevér é vam; hum studiamb, diès peb-tra, de bratiquein hé vertuyeu.

Disquet hou ç'inean d'hum hobér doh cansortis en Ælèd; chonget liès én ou fresance; respettet ha càret drés er réral Æl-gardién en escobti é péhani é chommet, ré en dud guet péré é vihuet, hag hou ç'hani é spécial; adresset dehai liès ur beden benac; reit hou pennoh de Zoué ag er græceu e receuet dré ou intercession; laqueit édan ou frotection hou ç'ol affærieu spirituel ha tamporel, acel-fin ma conduyeint tout hou ç'intantion.

En inourable dom Pierre Fèvre, er hetan hélêg, er hatan perdégour, er hetan rejan tologi a gompagnoneah er Juistrèd, hanhuet Compagnoneah Jésus, ha quetan compagnon sant Ignace, hé fondatour, él ma té un dé ag en Almagne, é péh léh en doé hilleih labouret eit gloer en Eutru Doué, hag èl ma tremeiné dré en escobti é péhani é oé gannet, e laré penaus en devotion en doé bet de saludein en Ælèd-gardiéu ag er parræsieu dré héré é oé passet é creis broyeu carguet a hérétiquet, en doé hilleih talvet

dahou eit consolation intérior é inean hag eit en, dihuen én dangérieu de béré é oé exposet a berh en huguenaudèd : rac ean e assuré é hanâué reih en ou doé-eau goarantet liès ér sorte circonstanceu-zé, ha secouret de ziposein un nombre bras a ineanneu de receu guet abeissance en doctrine e salvedigueah. Mæs ean e laré quement-cé guet un desir quer bras d'inspirein en devotion-zé d'er réral, ma conzé e nehou, mui eit tri uéguênd vlai goudé, un damesel péhani e oé forh youanq, en amzér ma er hleuas hi-memb é tevise en dra-zé.

Choéget é mesque er Sænt ur ré-benag é péré en e hoès mui a gonfiance, é péré é vourrehet guellen é leine ou buhé, ha quemér scüir ar nehai : er hetan e choégehet e vou, hemb arver, er Sant pé Santés a béhani é touguet en hanhue.

## CHAPISTRE XVII.

*É péh fæçon é telièr cheleuet ha leine conzeu Doué.*

Hum bliget é cleuet conzen en Eutru Doué, ha cheleuet-ind ettåu guet hilleih e attantion, pé ér perdégueu, pé én deviseu santel é compagnoneah hou c'amièd péré e vourre é conze a Zoué. Henneh-é un had mad e zou ret dihoal a streaue ar en doar : laqueit-ean de bourfitein'el ma faut ; recouetean én hou calon ål ur baume précius : groeit él'ar Huérhiès glorius Vari, péhani e gonservé guet soign én hé halon ol er péh e gleué guet hé hroaidur divin; ha chonget erhat penaus Doué ne cheleu quet emiablemant hur honzeu e p'er pedamb, nameit a guement ma purfitamb ag é ré ér perdégueu e gleuamb.

Beah perpet goarnisset ag ul livre banac a zevotion, ha leinet un draïc-benac bamdé; mæs leinet-ean guet quement a attantion, él pe vehé ur Sant en degasseré d'oh ag en nean, eit disquein d'oh en hènt e gonduie d'inou ha rein d'oh courage d'en hélie.

(Me ellehé hanhuein d'oh un nombre bras a livreu a aevotion; mæs èl nen doh quat ér stad d'hou pout ind, assait hou pout ahoel er ré e ellehet leine, èl mei en *Instructioneu santel, Imitation Jésus, er Stationeu, er Réflexioneu ar er pedair Fin dehuéhan, en Devotion de Galon Jésus, er Hantiqueu spirituel, er pratiqueu devot*, etc.)

Leinat ehué buhéieu er Sænt, ha hui e huélou én-hai, èl én ur miloér véritable, porteraid ur gùir grechén; mæs jauget perpet en exampleu caër e gavehet én-hai doh en devérieu e hou vacation: rac, deustou m'en dès groeit er Sænt hilleih a dreu, péró nen dé quet capable d'hobér en dud e vihue é creis er bed, allein e rér neoah ou hélie mui pé bihan. Buhé sant Paul, er hetan hermit, passet é creiz un deserh, hou tisquou de gârein er pratique ag er retræd spirituel a galon hag er retræd corporel; er bauranté vras é péhani en dès bihuet S. Françæs, hou tougou de gârein ha de bratiquein én ur poéndieg benæc er bauranté, e béhani é conzein quênt pèl. É mesque buhéieu er Sænt ha Santésèd, bout-zou ré é péré é cave hur sperèd billeih a sclærdér eit réglein mad hur buhé: èl mei buhé santés Therès, péhani e zou carguet a instructioneu admirable; bubé er hetan Juistrèd, buhé S. Charle Boromée, buhé S. Loeis, hani S. Bernard, en histoèr a vurhudeu en Dud santel, scrihuet dré S. Françæs, hag hilleih a livreu aral. Ni hun nès ehué certæn buhéieu Sænt, péré e zelièr considerein guet admiration quêntoh eit clasque ou hélie, èl mei hani santès Mari-en-Egyptianès, hani sant Siméon ar er pilér, hani santès Cathelin a Sienne, hani santès Cathelin a Gêne, hani santès Angèle, hag hilleih aral péré, é general, e allume neoah ér galon ur gred nerhus ha santel de gârein Doué.



## CHAPISTRE XVIII.

*Er fæçon de receu erhat en inspirationeu e za d'emb a berh Doué.*

Ni e hanhue inspirationeu en douchen douce a hræce Doué, en desirieu mad e santamb én hur halon, er rebreicheu e hur houciance, er sclærdér surnaturel a hur speréd, hag é general en ol bénédictioneu dré béré hun Tad carantéus e sco ar en or e hur halon dré un efféd ag é visérıcorde, pé eit hun dihousque ag hul lizidandæt, pé eit hun dougue de hratiquein er vertu, pé eit sonnat én-amh é garanté; én ur guir, eit gohér d'emh clasque guet sourci er péh e intéresse hur salvedigueah. Chetu petra e hanhue er priéd ag er bantiqueu, én ul langage mistérius, inclasquein é hriéd, scoein ar hé dor, conze doh hé halon, hé dihousque, hé galhuein hag hé hlasque a pe hum separe doh-t-ou, hé houvie de zaibrein ag er mél e zou guet-ou, donnet de chairrein fréh ha boquetteu, ha conze doh-t-ou.

M'hum chervige enta ag er gomparage-men eit gohér d'oh guel comprenein er péh e laran: tri are e zou requis eit closein un diméein: de gustan, ret-é rein de hanaouet d'en hani e zesiramb eit priéd en desir hun nès de ziméein dehi; en eile, ret-é ma vou joéius ag en offre e rér dehi; hag anfin ma rei hé housantemant. Chetu penaus en hum gomporte en Eutru Doué, e pe venne, eit é hloer, gohér ur ved henac én-amh, eit omh ha dré-z-omb, ean e gommance dré zisclærıein d'emh é volanté dré é inspiration; ni hé recen guet joé, hag anfin ni e gousante. Rac èl ma hès tri pas d'hohér eit couéh ér péhéd, péré e zou en tantation, er bligeadur hag er housantemant, bout-zou ehué tri d'hohér eit arrihue ér pratique ag er vertu; de larèt-é, en inspiration, péhani e zou contrel d'en tantation; er bligeadur e santér dré en erbèn ag en inspiration, hag e zou contrel

d'er joé e guemérér én tantation, hag anfin er housantemant d'en inspiration, péhani e zou contrel d'er housantemant e rér d'en tantation.

Hag é padelié en inspiration durant tout hur buhé, na vehemb quet eit quement-cé agréaploh de Zoué, ma n'hé receuamb quet, d'er bihannan, guat pligeadur : é contrel, Doué e vehé offancet dré guement-cé, èl ma oé bet dré er boble a Israel, péhani, revé m'el lare, en doé é væn solitet dré é hræce durant deu-uéguênd vlai de hum gonvertissein, ha de béhani é tisclærias anfin na vehé quet a-grén antréat én é repos.

Er bligeadur-zé e guemérér én inspirationeu, e avance a yoh én hun inean en œvre a hloer en Eutru Doué, hag e ra dehou sellet déja én ur fæçon gracius doh-emb, rac deustou ne ellér quet hanhuein er bligeadur-zé ur gùir cousantemant, can e zou neoah un disposition forh eurus de gousantein; ha mar dé gùir é ma ur merche a salvedigueah hag un disposition agréable da Zoué, er bligeadur e guemérér é cheleuet é gonzeu, péré e zou èl un disposition extérior, quement-cé e zou hoah gùirroh a p'en dé question ag un inspiration intérior. Ag er bligeadur-zé é conze ehué er Prièd sacret, a pe lare : *Me mès santet m'inean é taiein guet joé a p'en dès me frièd conzet doh-eign.*

Mæs er housantemant e hroa tout : rac arlerh m'hun nès receuet guet pligeadur en inspiration, mar damb a refuse a gousantein d'er pêh e houlenne Doué guet-n-emb, ni e hum rante cablus ag un ingratitud énorme é quavér é Vajesté divin ; ha boutzou, haval-vehé, mui a zisprisance é quement-cé, eit a pe resistehemb a-bèn-caer doh en inspiration. Chetu petra oé bet faut ha malheur er prièd ag er hantiqueu : boéh hé frièd en doé touchet hé halon guet un douce joé; neoah ne zigueoré quet hé dor dehou, hag hé excus e oé un digaré yeine : ehué hé frièd e hum dennas hag hé huittas guet drespet.

Queméret enta, Philothé, er résolution ferme da

receu a vremen en ol inpirationen e zei d'oh ag en nean, èl ma receuehoh Æléd e zegasehé d'oh en Eutru Doué eit discoural guet-n-oh a zivout un affær a gonséquance : rac-cé chelenet tranquille mad petra e lare d'oh en inspiration ; groeit attantion ar garanté en hani hé ra d'oh, ha receuet-hi guet joé; anfin cousantet dehi én ur fæçon tinér ha carantéus: ha Doué, péhani ne zelie trugairé erbet d'emb, e houyou neosh grat d'oh a hou fidel aboeissance. Mæs mar guélet en hou tougue en inspiration d'hobér un drabenac forh considérable ha drés d'en ordinær, gorteit de rein hou cousantemant bet que n'hou pou consultet hou Tad spirituel, péhani e zelia hé examinein eit disolein er huirioné pé er gueu. Requis-é d'oh gobér èl-cé : rac a pe huéle en anemis a hur salvediguesh un inean é pléguein æz de bep sorte inspirationeu, ean e ra liés ré faus dehi eit hé zrompein ; mæs n'hou pou quet nitra de zougein a guement-cé, durant ma aboeissehet guet humilité d'hou Tad spirituel.

Ur huéh ma hoès cousantet d'en inspiration, accomplisset soignus-mad er péh e houlenne Doué guet-n-oh ; él-cé hui e rantou parfæt en œvre ag é hræce : rac cousantein a galon, hemb laquat poén d'hobér er péh e houlenne en inspiration, e vehé gobér èl un dén péhani, goudé m'en devehé plantet ur huinieg, ne vennehé quet hé labourat guet eune ne zouguehé fréh.

Remerquet penaus er pratique ag en exelcice de vitin hag er retræd spirituel a galon, a béré e mès déja conzet, e chervige hilleih de guement-men, rac m'en dint un apreste, non-pas hemb quin general, mæs memb particuliér dré béhani en hum zisposamb d'hobér er mad.



## CHAPISTRE XIX.

### *Er Govésion.*

Hur Salvér Jésus-Chrouist en dès leusquet guet é Ilis er Sacremant a Benigen eit nettat é peb amzér hun inean ag el lousteri a béhani é elle bout couciet dré er pébèd. Jamæs enta, Philothé, ne lausquat hou calon de vout pêl pussuniet dré-z-ou, a po hoès ur remæd quen æz ha quen essuret inemh d'é gorruption. Un inean, quentéb èl m'hum sante cablus ag ur péhèd, e zelieé en devout horreur a nehi bé hunan, hag er respet e zelie en devout de Vajesté en Eutru Doué hé hoblige de hum nettat a nehou presten ma elle. Alles! perac lausquein hun inean de verhuel, a p'hun nès ur remæd quer puissant eit hé gùellat?

Quêrhet de govesset guet hilleih a humilité hag a zevotion peh eih dé, ha memh, mar guellet, quel liés gùéh ma communiehet. Deustou ne gevehet quet péhéd marvel erbet ar hou couoiance, hui e receuou neoah en abiolven ag er péhedeu véniel a béré en hum accusehet, hag open hilleih e sclærdér eit ou hensouit hag ou difforhe, hilleih a nerh eit pêllat doh-t-hai hag un abondance marveillus e hræceu eit reparein er hol e ellebènt ou devout groeit d'oh. El-cé hui e bratiquou boah en humilité, en aboeissance, er simplicité, er garanté eit Doué, én ur guir, mui a vertuyeu eit dré banni ag en exelciceu eral ag er religion.

Hou péet perpet én hou calon ur gùir quæ ag er péhedeu e zisclæriehet, ne verne péh quen distérind, ha queméret er résolution ferma d'hum gorrigein a nehei: rec bout-zou hilleih e dud péré e hum accuse e ou féhedeu véniel dré ne houyan quet péh accoustumance, é péhani é vourrant, hag hemb chongeal e lequat poén de hum zizobér a nehei, ha péré e chomme èl-cé durent ou buhé teichet

dehai, ha dré-zé memb e hesque er vaman ag er græceu necesér eit ou avancemant spirituel. Mar da d'oh enta hum accusein ag ur gueu distér, ag ur gonse un tamiog diranget, ag ur fauticg benac achappet én hoari, hou péet a nehai er glahar necesér, ha queméret er résolution ferme de vout gùel ar hou coard ur huéh aral eit n'achappon quet mui er memb tra guet-n-oh; rac un abusance-é hum accusein ag ur péhèd marvel pé véniel hemb hum laquat é poén de nettat er galon, a pe nen dé meit eit quement-cé é ma instituet er govézion.

Ne gaiget quet én hou envézion certæn accusationeu péré ne chervigeant de nitra, ha guet péré é ma fullet certæn tud diavis-zou : par-example, ne mès quet càret Doué quement èl ma telièn; ne mès quet bet ém fedenneu quement a zevotion èl e zeliên; ne mès quet càret me nessan èl ma teliên; ne mès quet tosteit d'er Sacremanteu guet quement a respet èl e zeliên, hag hilleih aral : hui e hanàue assés er ræson a guement-cé : rac doh hum accusein èl-cé, ne laret nitra a barticuliér, hag e ellehé rein de hanaouet d'hou Covézour er stad a hou couciance; hag open, en dud parfætan ag er bed e ellehé ehué larèt èl-cé, ha memb er Sænt ag er baraouis, pe vehènt hoah él léh de govessat.

Clasquet enta er ræson spécial e hoès d'hobér en accusationeu-sé, péré e zou rai general; hag a p'hou pou hé hanàuet, hum accuset a hou péhèd én ur fæçon simple ha naturel : par-example, hui e hum accuse ne hoès quet càret hou nessan èl ma telieoh; marcé é ma rac ma hoès hanàuet dobér vras ur peur banac, péhani e elleoh soulagein ha consolein, ha ma hoès manquet a hobér en œvre-zé a charité : hama, hum accuset ag er circonstanceu-zé unan ha unan, ha laret ne hoès quet ean secouret èl ma elleoh, pé dré lizidandæt, pé dré zisprisance, pé rac ma oh cri a galon. Ne hum accuset quet én ul larèt ne hoès quet pedet Doué guet quement a zavotion èl ma telieoh; mæs lausquet a costé en accusation general-zé,

péhani ne chervige de nitra é covézion, ha laret simple é oh bet e hou ved volanté dibarfæt én hou pedenneu, pé ne hoès quet queméret sourci assès eit clasque ul léh prope, eit ménagein un amzér jaugeable, eit disposein erhat hou corve, hag er circonstanceu aral requis eit gobér devot mad hou peden. A pe hum accusehet a béhedeu véniel, ne hum gountantet quet a gonze ag un dra hemb quin, mæs laret epen petra e zou bet caus mei arrihuet. Rac-cé nen dé quet assès hum accusein en e hoès laret ur gueu, péhani nen dès groeit dommage erbet de zén; mæs disclæriet mar e hoès-ean laret pé dré vanité, eit hum vêlein, pé eit hum excusein, pé dré ur væn joé, pé dré shurtemant; mar dé én un hoari benac en e hoès péhet, expliquet hag ean e vehé dré hoant de hounit, pé dré er bligeadur e gaveoh ér gompagnoneah; ha groeit èl-cé eit en ol péhedeu aral.

Ret-é hoah disclærieín padoste péguehet amzér é ma padet er péhed; rac liès mad er malice ag er péhed e gresque bras, revé ma pade hir pé bèr amzér. En effed, bout-zou un différance bras étré ur vanité ag ur momand, péhani e hum laire é sperèd mab-dén durant ur hart-ær, hag ur væn pligeadur a orgueil, péhani e váguér ér secrèd ag er galon durant un dé, deu zé, tri dé. Ret-é enta, a pe hum accusér ag ur péhèd, laret petra-é, petra e zou bet caus ha péguehet é ma padet. Rac, deustou ne vér quet obliget de zisclærieín perhuéh en ol péhedeu véniel, na memb é fæçon erbet d'ou hovessat, neoah er ré e zesire nettat èl ma faut ou halon eit arrihue én devotion parfæt, e zelie impléein ur sourci bras eit discoein d'ou médecinour spirituel ol en droug a béhani é tesirant bout güelleit, ne verne péh quen disteré tisco bout.

Anfin impléet en ol moyaneu necessér eit disclærieín èl me faut tout hou péhèd, ha remerquet hoah en example-men: mar arrihue guet un dén, péhahi nen dé quet d'em gouste, larèt d'eign ur bagatel benac, m'er hemérou eit droug, ha m'hum laquei é colér; mæs pe vehé bet un dén d'em gouste

en deveh́é laret d'eign quement-erel, pé memb un dra-benac crihoh, ne vehèn quet bet hum zrouguet. Bermen petra e rein-mé ém bovézion? Me larou é vou achappet guet-n-eign conzeu aigre eit em bout chonget droug ér péh en doé laret d'eign unan-benac, non-pas a gaus d'é gonzeu, mæs rac en dénhont ne oé quet d'em gouste : hag èl ma credan é ma forh pourfitable expliquein quement-cé, me zisclæriou hoah é particulier, unan a unan, er honzeu aigre e zou achappet guet-n-eign. E tisolein èl-cé d'er hovézour, non-pas hemb quin er péhedeu e zou bet commettet, mæs er goal inclinationeu, en eccoustumanceu hag er grouyad aral ag er péhèd, ean e hanaüe guel er galon, hag er remædeu requis eit guellat hé hlinhuédeu. Dihoallet neoah, a guement me vou possible, a zisolein é fæçon erbet er rè e vou bet lodèc én hou pébèd.

Dihoallet boah doh ul lod vad a béhedeu mignon, péré e gousque liès hag e væstronie pêl-amzèr ér galon, hemb n'ou santér, acel-fin d'ou hovessat ha de bum nettat a nehai. Eit quement-cé, leinet guet attantion er chapistre huéhvèd, seihvèd-ar-n-uéguènd, eihvèd-ar-n-uéguênd, nauvèd-ar-n-uéguênd, pembvèd-ha-tregond ha huéhvèd-ha-tregond ag en drivèd parti, hag er chapistre seihved ag er buarvèd parti ag el livre-men.

Ne changet quet lean e govézour, ha beah fidel de rantein conte dehou ag er stad a hou couciance d'en déieu merchet; disoleit dehou a galon vad hag é guirioné ol hou fauteu : hag ur huéh benac peb mis, pé peb dou vis, disclæriet dehou reih ha splan hou ç'inclinationeu, deustou ne veint quet bet caus d'oh de béhein : par-example, mar doh tourmantet dré en dristé pé dré er chagrin, pé mar dé douguet hou calon de hum rejouissein, pé mar e hoès santet un desir néhançus benac d'hou pout danné, pé un dra-benac aral.

## CHAPISTRE XX.

*Er goustume de gommunien lies.*

Hui e houér, Philothé, petra e larér ag ur certæn Mithridate, Roué ag er Pont én Asie, péhani e oé hum accourcet er vihuein guet ur sorte magadur en doé invantet eit miret a vout ampouisonnet; ha, dré guement-cé, ean e zas de vout quer crean ha quer calonnéc, ne oé quet bet jamæs possible dehou hum ampouisonnein, deustou péguement é asséas er gobér: e pe huélas é hé de gouéhe é captivité deourne er Romænéd. Nen dé azé er péh e bros én efféd hag é güirioné hur Salvér Jésus-Chrouist ér Sacrement ag en Autær, é péhani é ra d'emb é Gorve hag é Oaid, èt ur boued péhani e ra er vuhé éternel? Rac-cé en hani er receu liés guet devotion, e gave én-ou quement a nerh, mé ma quasi impossible ma vou jamæs pussuniet é inean dré en ampouison ag er goal-inclinationeu. Naren, en hani e vihue guet er bara-zé a vuhé, ne elle quet merhuel ag er marhue ag er péhèd. Mar boé capable er fréh ag er huèn a vuhé, en doé plantet en Eutru Doué ér baraouis terrestre, de breservein mab-dén ag er marhue corporel, perac en dud ne ellehènt-ind bermen hum hoarne doh er marhue spirituel dré vertu er Sacrement a vuhé? É güirioné, mar en dès un nebedicg mél pé sucre er vertu de gonservein er fréh tinerran hag er ré e hum gorrompe piontan, él meir er hiris, er frés, en abricot, ne zeliér quet bout souéhet ma hum breserve hun ineanneu, deustou péh quer fragil-ind, doh er gorruption ag er péhed, ur huéh meint trézet dré en nerh hag en doustér a Oaid Jésus-Chrouist, péhani ne fehé jamæs hum gorrompein.

O Philothé! er grechénion péré e hum zanne, ne gaveint nitra de rescond de Jésus-Chrouist ér jugemant, a pe zicoéi dehai é ma hemb ræson en ou dès hum lausquet de verhuel eg er marhue spirituel, rac

ma allènt forh ræz hum gonservein é bohé, doh hum váguein guet é gorve. Misérablèd, e larou-ean dehai, perac é oh-bui marhuet, a p'hou poé étré hou teourne er fréh ag er vuhé?

*Communiein bamdé*, emé sant Augustin, *e zou ur goustume péhani ne vélan na ne vlaman; mæs communiein peb sul e zou ur pratique péhani e gonseillan d'en ol fidélèd; ha m'ou astise memb de guement-cé, mest ne gonserveint quet én ou halon volanté erbet de béhein.* El-cé é conzé sant Augustin, ha ma bélie ehué é santimant eit larèt d'oh ne vêlan na ne vlaman er gommunion pamdiéo : é quement-cé pebunan e zelie bum réglain revé jugemant é govézour; rac er pratique de gommuniein bamdé e houlenna dispositioneu quen excellant, na ellér quet hé honseillein d'en ol é general; mæs èl ma cavér neoah ineanneu péré en dès en dispositioneu excellant-cé, ne ellér quet ehué hé dihuen dob en ol é general; quement-cé e zou un affær a zaliever hovézour réglain revé stad ordinær ha presant peb-bani. Mar behé anta ræson de sellet èl un dén diavis en hani e gonseillehé hemb difforh erbet de bep sorte tud communiein quel lièz-cé, bout e vehé quement a ræson de larèt er memb tra ag en hani e vlamehai unan-benac péhani er groéhé dré gonseil ur hovézour aviset mad. Rac-cé me vêle hilleib er rescond douce ha jaugeable e ras santés Catbelin a Sienna d'ur certæn péhani, digoutant rac ma communié bamdé, e lares dehi penaus sant Augustin ne vêlé na ne vlamé er goustumazé. Hama, émé-hi dahou guet ur min amiable, mé hou pède, n'hé blamet quet ebué, ha ne faut quin d'eign.

Mæs, Philothé, sant Augustin, èl ma huélet, e gonseille hilleih d'er fidélèd communiein peb sul : communiet anta peb sul, a guement ma ellehet : rac èl ma boès déja, revé ma credan, neitteit hou calon a bep sorte inclination d'er péhèd marvel ha véniel; bou c'ineen a hum gava hoah gùel disposet d'er gobèr eit ne boulenne sant Augustin; rac ma hoès hum zizobérat, non-pas hemb quin ag er volanté da bé-

hrin, mæs memb a bep sorte caranté doh er péhèd. Rac-cé hui e ellehé communiein guet pourfit liessoh eit peb sul, mar er permettehé d'oh hou covézour.

Me houér assès é ellebeoh cavouet a hou costé hilleih a ampêchemanteu juste eit hou miret ag er gobér, èl mei compagnoneah er ré guet péré é vihuet: rac mar doh obliget d'aboeissein dehé pé d'ou respettein, ma ne houyant quet pand ou religion, pé mar ou dès un himur quer requin ma hnm néhançant doh bou cuélet é communiein peb sul; me grehé nezé é vehé mad, arlerh en devout erhat pouiset ha consideret peb-tra, pléguein un tamicg d'er circonstance, ha remuein hou communion beta peb pembzêc dé, a vihannoh ne gaveheoh er moyand de hum zilouie ag en ampêchemant-cé. Mæs deustou ne ellér quet gobér ur règle general ar guement-cé, ha ma vér obliget de zavæein de jugemant er hovézour, me elle larèt a zevri penaus en dud e venne conduie ur vuhé devot, ne zeliant jamæs lausquein ur mis de dremeine bemb communiein.

Mar d'oh aviset mad assès eit gout hum gondnie èl ma faut, ne vou na tad, na mam, na moès, na priéd e ellon hou néhancein, rac ma communiehet liès: rac a pe n'hou mire quet hou communion a accomplissein en devérieu a hou vacation; a p'en d'ob memb én dé-cé douçoh hag amiaploh é quevér er réral, nen dès quet apparance é vennehènt hou tistroein ag un exelcice péhani ne elle quet gobér diæzemant erbet dehai; a vihannoh ne vehènt grignous ha diræson; hag ér circonstance-zé, é vehé requis hélie er règle a aboeissance e mès reit d'oh, mar cave hou covézuur é vou mad quement-cé.

Eit er péh e selle en dud diméet, assès-é larèt dehai penaus ér goh lézen ne haitté quet guet Doué ma houlenné unan-benac d'en déieu gouil er paiemant ag er péh e oé deliet dehou, deustou ne oé quet offancet en Eutru Doué é bnélet en hani e oé contraignet é paiein é zelé én déieu-zé: rac-cé, ér stad a briédereah, goulenne en droèdeu ag er Sacremant-

cé én dé ag er gommunion, e vehé manquein d'en honestis santel ag er religion, daustou nen dé quet ur péhèd bras; mæs ou rantein an dé-cé, mar ou goulennér réjoulus, a aou gobér er péh a houlenne er religion. Gùir-é enta penaus er sujedigueah-cé en dès en dud dìméet, nen dé quet ur ræson juste eit dihuen er gommunion doh hanni, mar en dès un devotion gredus hag un desir bras de receu. A dra certæn, er hetan Crechénion e gommunié bamdé, deustou ma oènt dìméet ha ma vihuènt guet ou friédeu. Rac-cé m'el lare hardéh mad, ne verne quet pihue-é, meit ma vou éhuéhet hag aviset mad, a elle communiein liès, hemb gobér næz da hanni, na de dad, na de voès, na de brièd. A fæd er hlinhuédeu corporel, nen dès hanni e elle miret a gommuniein, meit hag ean e vehé riscle a durul diar er galon.

Chetu enta er régleu a ran d'oh a zivout er pratique ag er gommunion :

Eit communiein peb eih dé, ret-é bout libre a bep sorte péhèd marvel hag a peb sorta caranté doh er péhèd, memb véniel, hag en devout un desir nerhua de gommuniein; mæs eit communiein bamdé, ret-é hoah en devout netteit en inean a quasi tout hé goal-inclinationeu, ha na zeliér quet memb ar gobér hemb avis er hovézour.

---

## CHAPISTRE XXI.

### *Er fæçon de gommuniein erhat.*

Commancet ag en noz quênt hou communion de hum breparein dré lusqueu carantéus a hou ç'inean trema Doué; ha quêrhet de gousquet abrettoh eit hou ç'ordinær, acel-fin de senel mitinob en trenoz. Mar dihousquet durant en noz, santefiet er momandeuzé dré ur gonze devot benac, pé dré un douce santimant benac, péhani e dragafiammou hou ç'inean ag er bonheur de receu hou Priéd divin; rac ean e liroa goard ar hou calon, durant ma oh cousquet,

hag e brepare er græceu e venne rein d'oh én ehondance, mar hou cave disposet mad. Sèuet a vitin guet er joé gredus e zelie inspirein d'oh en espérance e hoès de receu hou Croueour : hag arlerh hou covézion, quêrhet guet ur gonfiance nerhus hag un humilité parfæt de receu doh en daul-vasque er bara disquennet eg en nean, péhani e rei doh er vuhé éternel. Goudé m'hou pou laret er honzeu-men : *men Doué, nen d'on quet digna*, etc., ne voulget quet mui hou pèn nag hou tivès, nag eit pedein, nag eit hùannadein ; mæs sàuet ibuél assès hou pèn, eit ma ellou er Bélêg gùélet petra e hroa ; digueoret un tamicg hou pêg, evancet ur bihan-dra hou têad er hou tivès, ha receuet guet fé, espérance ha caranté en hani péhani, de béhani, dré béhani hag aveit péhani é credet, é espéret hag é caret. O Philothé ! impléet, mar caret, en douce réflexion-men : er gùiren, goudé m'ou dès chairret ar er boquetteu er glouéh ag en nean hag ou chuguon, péhani e zou en excellantan ag en doar, e gompose ag en dra-zé er mél, péhani e zougant d'ou rusquenneu eit chervige dehai de vihuance. Er Bélêg e guemére ehué er en eutær Salvér er bed, péhani e zou gùir vab de Zoué, disquennet eg en nean, ha gùir vab d'er Huérhiés, sortiet ag en doar èl en oh dud, hag ean er ra d'oh eit chervige de vihuance d'hou ç'inean. Couviet enta hou calon de zonnet de rantein inour hag aboeissance d'er Roué a salvedigneah ; m'el lare d'oh a galon vad, groeit dehou er gùellan diguemér e ellehet : contamplet é bresance én hou calon, hag er bonheur e hoès d'er possédein : conzet dehou guet confiance e hou ç'affærieu intérior, ha durant en deuéh, discoeit, dré hou ç'œvreu, é ma Doué guet-n-oh. Mæs a pe n'hou pou quet er bonheur de gommuniein én efféd ér Sacrefice ag en Overen, communiet d'er bihanuan a sperèd hag a galon, doh hum joéntein, dré en desir og er fé, doh Corve buhêc hur Salvér Jésus-Chrouist.

Hou ç'intantion principal, e pe gommuniet, e zelie hout de hum evance, de hum nettat, ha de hum

gonsolein é caranté Doué : rao é teliet receu, eit cresquein é caranté, er péh nen dé reit d'oh meit dré garanté. Naren, nen dès hanni eg en ol exelcicen a vadeleah hur Salvér, é péhani en er havamb carantéussoh nag amiaploh, eit en hani é péhani en hum humilie hag en hum-zistruge quasi eit hum rein d'emb de vihuence, acel-fin de drézein hun ineanneu ag é zivinité ha de formein un union sterde guet calon ha corve é serviterion fidel.

Mar da en dud eg er bed de houlenne guet-n-oh perac é communiet quel liès-cé, laret dehai é ma eit desquein càrein Doué-é, eit nettat hou ç'inean a hé dibarfectioneu, eit hé délivrein a hé misérieu, eit clasque consolation én hou poénieu, hag eit cavouet nerh é creis hou fallanté. Laret d'en dud ag er bed é hès deu sorte tud péré e zelie communiein liès : er ré parfæt, rac èl meint disposet mad, ind e rehé gueu bras d'ou ineanneu pe ne dostebènt quet liès d'er vamen ag er barfection, hag er ré dibarfæt, acel-fin de hum seuel d'er barfection; er ré crihue, guet eune ne gollehènt ou nerh, hag er ré goane, eit cavouet nerh; er ré yah, eit hum hoarne dob peb sorte clinhuédeu, hag er ré clan, eit clasque er yehaid. Mæs, e larehet-hui, eit on-mé, èl ma on hoah ag en nombre eg en ineanneu dibarfæt, goane ha clan, me mès dobér e receu liès er Mæstre ag er barfection, en Doué a nerh, médecinour m'inean. Laret d'er bed penaus er ré n'ou dès quet paud a affærieu, e zelie communiein liès, rac m'ou dès amzér assès d'er gobér; hag er ré en dès paud a affærieu, e zelie ehué communiein liès, rac èl m'ou dès hilleih a labour hag e boénieu, ind ou dès liessoh dobér ag ur bihuance sôn. Laret anfin é communiet liès, eit desquein communiein e hat: rac diæz-é gobér mad un action de béhani n'hum exelcicér quet paud.

Communiet enta liès, Philothé, ha liessan ma el-lehet, guet avis hou tad spirituel, ha credet-mé : mar quemér er horve er halitéeu ag er bouéd e zaihrér dré accoustumance, revé ma huélamb er gadon

péré e vihuær er mannéieu ér broyeu yeine, ha péré e za davout güen durant er gouyan, rac ne huélant na ne zaibrant meit éerh; hoah ur huéh, credet-mé, ha hui e huélou penaus, é våguein liès hou c'inean guet er Mæstre ag en ol gærdæt ha madeleah, ag en ol santeleah ha purtæt, hi e zei de vout dirac é zeulegad un inean caër ha mad, pur ha santel meurbet.

---

# EN OR
# AG ER VUHÉ DEVOT.

## TRIVÈD PARTI.

En aviseu necessér a zivout er pratique ag er Vertuyeu.

### CHAPISTRE I.

*Er choége e zeltér gobér ag er Vertuyeu.*

Roué er guéren ne sortie quet ag é ruchen, bet que ne buéle ol é sujité tolpet tro-ha-tro dehou: hag er garanté n'antré jamæs én ur galon, meit él ur rouannés arlerh péhani é quêthe én ol vertuyeu aral, péré hé dés soign a laquat hag a arranqueîn énou revé dinité peb hani, ha de béré é ra labour én ur réglein devérieu peb-unan, tostieg haval doh ur habitæn é régléin é soudardèd. Mæs n'ou laqua quet da labourat rai-bronte, nag én ur memb façon, nag é peb momand, nag é peb léh: *En dén juste*, emé David, *a zou haval doh ur huen pehani, plantet ar vorde en deur, e zougue fréh én hé amzér.* Rac, él mei bihuet é galon dré er garanté, hi e ra dehou gobér hilleih a oevreu mad péré e zou er fréh ag er ver-

tuyeu ; mæs peb-unan ag en œvreu mad-cé e zou groeit én é amzér hag én é léh. Assaiet enta comprenein erhat er proverbe-men ag er Scritur : *Er musique, ne verne pêh quer caër ha quen agréable-é, e zou attàu néhançus ha dihaittus én un ty é beguin* ; ean e verche forh-vad si malhurus ha biais decriable certæn tud-zou, péré e hum daule quement d'er pratique ag ur vertu benao, ma vennant, cousteèt e goustou, gobér en acteu a ou vertu mignon é quement cource ha rancontre-zou : haval doh en eu philosophe-bont a béré unan e oé attàu é hoarhein, hag en aral perpet é ouilein ; mæs diræsonnoh-ind eit en eu-men, rao ma clêmmant ha ma vlamant er réral, rac ne broant quet èl d'hai. En dud-cé e guemére tout é biais, rac en Apostol sant Paul e lare d'emb é ma ret hum rejouissein guet er ré e hum rejouisse, ha ouilein guet er ré e ouile. Hag arlerh ean e lare penaus er garanté e zou patiant, douce, frontal, aviset mad, ha perpet preste de rantein chervige.

Bout-zou neoah vertuyen péré e hum bresante de bratiquein quasi é peb momand, ha péré, hemb hum arreste d'ou devérieu prope, e zelie hoah fournissein secour d'er vertuyeu aral. Ne gavér quet bamdé occasiou de bratiquein en nerh, na d'hobér œvreu caër, noble, manific ; mæs en doustér, en dampérance, er modesti, en honestis hag en humilité e zou certæn vertuyeu péré, eit gùir larèt, e zelie conduie ha commandein hun ol actioneu. Er vertuyeu quetan-zé e zou ag ur rangue ihuelloh hag excellantoh ; mæs er ré dehuéhan e vé liessoh én implé : haval doh en halein, a béhani en hum chervigér mui ha liessoh eit ag er sucre, deustuu mei paud excellantoh er sucre eit en halein. Rac-cé, ret-é perpet bout pourvæet preste-caër ag er vertuyeu general-zé, de béré é cavér implé quel lies ér vuhé.

Ér pratique ag er vertuyeu, ret-é choége er ré e jauge gùellan doh hun devér, quêntoh eit er ré

e zou muihan d'hur gouste. Er mortificationeu ruste ha calet e bligé bras de santés Paule, rac ma credé é tisposènt gùel d'er honsolationeu spirituel; mæs hé devér e houlenné m'hé dehé quêntoh aboeisset d'er ré e gommandé ar nehi; ha sant Jérôme e avoué é vérité bout blâmet, rac ma hoarné un abstinance quen divusul inemb d'avis hé Escob. É contrel, en Apostolèd, de béré en en doé Jésus-Chrouist reit cargue de berdègue é aviél ha de zistribuein d'en ineanneu er bara eg en nean, e jugeas hilleih gùel ne zelièn quet abandonnein en devérieu-zé eit hum sourciein a soignein er beurerion, deustou péh quen excellant-é en œvre-zé. Quement vacation-zou en dès hé vertuyeu prope: rac-cé bout-zou un différance bras étré vertuyeu un Escob ha ré ur Roué, pé ré ur soudard; étré ré ur voès diméet ha ré un intanvès. Deustou ma teliamb enta bout fournisset ag en ol vertuyeu, ne zeliamb quet neoah ou fratiquein én ur memb fæçon; ha peb-unan e zelie hum durul é spécial d'er ré e zou requissan d'en devérieu ag é vacation.

É mesque er vertuyeu péré ne sellant quet hun devér particulièr, ret-é choége quêntoh er ré en dès mui a excellance eit er ré en dès mui a apparance; rac emen en hum dromper hilleih Haval guet-n-emb, é huélet er stir-rid, é mant hilleih brassoh eit er stir parfæt, deustou nen dint quet de vout comparaget é fæçon erbet doh er ré-men, nag a fæd brastet nag a fæd qualité; hag er péb e zou caus ma credamb neoah é mant brassoh, é rac meint tostoh d'en doar hag én un eir lourtoh ha tihuoh ait er réral. Bout-zou ehué vertuyeu péré e zou ettàu istimettoh guet en ineanneu lourt ha cumun, ha péré e gavant hilleih brassoh eit er réral; rac èl ma huélant er vertuyen-zé a doste, ind e gouéhe gùel édan ou squênden hag e jauge gùel doh ou sperèd, péhani e juge revé en apparance. Chetu perac er bed e istime ordinæremant mui en alézon corporel eit en hani spirituel; er rochèdeu hran,

en dichipline, er yuneu, monnet-diarhein, passein en nozieu é pedein, hag en ol castimandeu aral ag er horve, aveit er glahar, en doustér, er modesti hag ol er mortificationeu e sperèd hag e galon, péré e zou neoah hilleih excellantoh ha méritaploh. Choéget enta, Philothé, er vertuyeu gùellan, he non-pas er ré istimettan; er ré en dès mui e excellance, he non-pas er ré en dès mui e apparance; er ré sonnan, ha non-pas er ré e splane quement heg en dès un disco caer.

Un dra forh pourfitable-é hum impléein de bratiquein ur vertu benac é particuliér, non-pas bete abandonnein er réral, mæs guet en intantion a réglein gùel er galon, e arreste gùel en isprid hag e laquat mui e reihtæt én hur homportemant. Apparisaein e ras un dé de sant Yehan, Escob e Alexandri, ur verh youanq bréu meurbet, sclinguernus èl en heaul, gusquet manific ha couronnet e vranqueu loré, péhani e laras dehou: me zou merh cohan er Roué; mar guellès gounie me baranté, m'ha conduyou dedal é dión, ha te vou deit mad guet-ou. En Escob santel-zé e gomprenas é bourhemené dehou en Eutru Doué bout charitable é quevér er beurerion: hag e houdé, ean e hum daulas de bratiquein er vertu-zé guet quement e hréd hag a larganté, ma véritas en hanhue e Yehan-en-alézonour.

É Alexandri é oé un dén youanq hanhuet Euloge, péhani e garezé gobér on dra-benac e vras eit Doué; mæs, èl nen doé quet nerh essès eit bout hermite, nag eit bihuein én ur houvand édan autorité ur Priol, ean e dennas én é dy ur heah dén, péhani e oé brain é gorve guet el lèpre, eit pratiquein én un taul er charité hag er mortification. Mæs eit ou fratiquein hoah én ur fæçon agréaploh de Zoué, ean e broas rô de respettein é beur clan, d'er chervige ha d'hobér é peb fæçon er é dro èl ur servitour é quevér é væstre. Mæs, dré hir-amzér, é crogas énhei en tantation de hum gùittat; hag ind e zisclærias en intantion ou doé de monnet peb-unan

d'é du, de sant Antoén, péhani e ras dehai er rescond-men : dihoallet erhat, mem bugalé, a hum gùittat; rac èl ma oh en eile bag éguilé forh toste d'er marhue, é ob é riscla bras a golle peb-unan é gourôn, mar hou cave en Æl dispartiet en eile doh éguilé.

Er Roué sant Loeis e visité en hospitalieu, hag e chervigé er ré clan guet quement a hrèd hag e sourci, èl pe vehé bet obliget. Sant Françæs a gàré bras er beuranté, hag ean e hanhoé er vertu-zé é Zame. Sant Dominique e vourré é perdègue, ha chetu perac é hanhuér é Urb er Verdèr perdèguerion. Sant Gregoer, pab, e hum bligé é tiguemér mad er berhinderion : haval-é quement-cé doh er Patriarche Abraham; ean e receuas, èl d'ou, én é dy er Roué a hloer é quis ur perhindour. Tobie e exercé é charité é interrein er ré varhue. Santés Elisabeth, deustou péh quer bras princès-oé, ne vourré meit doh hum zisprisein. Santés Cathelin a Gêne, arlerh marhue hé friêd, e hum hloestras de chervige én un hospital. Cassian e gonze ag ur verh youanq, péhani e zesiré bras pratiquein er batiantæt, hag e hum adressas eit quement-cé doh sant Athanase, péhani hé laquas é compagnoneah ur gueah intanvés griguous, chiffus, colérus ha néhançus bat en deuéhan poénd : dié-zé er verh devot-men, daibret dalh-mad d'hé hansortés, en doé bet amzér hé goalhe de bratiquein en doustér hag er batiantæt. Chetu penaus é mesque serviterion en Eutru Doué, lod e hum implé de chervige er ré elan, lod aral de secour er beurerion, lod de zisquein en doctrine a grecheneah d'er vugalé, lod aral de laquat én hent mad en ineanneu corromplet ha fariet; lod é tressein en ilisien hag é ausein en autærien; lod aral é laquat er peah hag en union étré er fidéléd. Ind e laboure èl er bronderion, péré, guet næd sei, eur hag argand, e ferme ar ur péh mihiér peb sorte boquetteu hemb direihein é fæçon erbet, dré en agréable changemant e impléant én-hai, en intantion eit

péhani en er groant ; rac en ineanneu devot-cé, dré en assai sourcius e hroant ag ur vertu particuliér, e hum chervige a nehi el a ou zre prope, eit laquat de labourat er nehi ol er vertuyeu aral ; hag èl-cé on œvreu e zon campennettoh he gùel arranqnet, rac m'on groant tout eit er memb fin, de larèté, guet en desir de bratiquein er vertu spécial ou dès choéget. Chetu penaus é taille hag é broule pebunan eit-on, dirac Doné, ur sai beval doh en hani e res David d'er Priéd sacret, ha péhani e oé brondet pihuiq ha marellet én ur fæçon admirable.

A pe santamb é omb chagrinet dré ur si benac, ret-é quentéh laquat poén ha souci de bratiquein er vertu péhani e zon contrel dehou, ha gobér en aoteu ag en ol vertuyeu aral én intantion-zé : èl-cé ni e zon aur a zongue er victoer ar hun anemis, a hum seuel d'ur vertu péhani n'hur boé quet a guênt, hag a rantein hilleih parfætoh er vertuyeu aral. Rac-cé mar d'on attaquet dré en orgueil pé dré er golér, ret-é ma pléguein a me ol nerh me balon de bratiquein en humilité hag en douster, ha ma rein hoah chervige de guement-cé m'exelciceu spirituel, er pratique ag er Sacremanteu hag en ol vertuyeu aral, èl mei en avis mad (prudance), er bersévérance hag en dampérance. Er moh-goué, eit luemmein ou squivleu, ou frotte doh ou dént aral, péré e hum limme hag e hum luemme ehué dré er chouriquereah-cé ; ha mab-dén, a pe hum daule d'er pratiqne ag ur vertu péhani e honér e zou requis dehou eit dihuen erhat é galon, e selie hum impléein de hum sonnat én-hi dré secour er vertuyeu aral, péré, dré guement-cé, e za ehué de vout parfætoh, Chetu petra e errihuas guet en dén santel Job : rac, èl ma resistas principalemant dré er hatiantæt inemb de dantationeu en diaul, ean e zas de vout un dén parfæt é peb sorte vertuyen. Bout-zou hoah un dra-benac open, émé sant Gregoèr a Nazianze ; rac forh liès un acte a vertu é hunan, groeit guet tout er barfection e ellér rein

dehou, ha guet ur geranté berhuidant, en dèa sauet tud d'en dehuéhan paeen ag er santelesh : teste a guement-cé, émé-ean, er fidel he charitable Rahab, péhani e hroes ur fortun hemb par eit en devout reit ur huéh hemb quin, guet hillesh e soign, logeris de zeu ag er boble e Israèl.

## CHAPISTRE II.

*Suite ag er réflexioneu necessér a zivout er choége ag er Vertuyeu.*

SANT Augustin e lare forh vrâu é hès billeib e dud péré, ér hommance ag en devotion, e hroa ul lod vad e dreu bag e vehé blâmet pe vehènt musulet dob er régleu juste ag en devotion, hag a béré en ou méler neoah, rac ma sellér en oevreu-zé él mercheu ha dispositioneu eg ur vertu ihuél. Chetu perac é sellér èl ur vertu hag èl ur signe assuret ag ur bartæt parfæt e gouciance, en dougeance lourt ba scontihue péhani e rente scrupulus bæa ineanneu er ré e guitta er péhéd; mæs er sorte dougeance-cé e vehé blâmable é ineanneu déja avancet én hènt ag er vertu; rac calon er sorte-sé e zelle bout réglet dré er garanté, péhani e forbane e nebedigueu en dougeance perderius he paleforcet.

Sant Bernard, ér hommance ma institnas é urh, e oé sterde ha ruste bras é quevér er ré e gonduyé : rao ean e laré quentéh d'er ré e zé d'er bavouet : quitteit hou corve, ha ne zegasset guet-n-oh meit hou sperèd. A p'ou hleué é covézion, ean e eiscoé, én ur fæçon nerhus ba garhue, en horreur en doé e ou zeicheu, ne verne péh quen distér-oènt ; én ur guir, ean e drebouté hag e affligé quement inean é gueib Novicéd én hènt ag er barfection, m'ou distroé e nehou dré foul ou broudein d'avance, hag ind e gollé calon he hanal, èl ma lerér, é huélet é oènt conduyet quer ruste, haval doh tud péré e bresser de vontein e haste ar lein ur manné ihuél dié un hènt digampen.

Hui e huéle, Philothé, é oé un desir bras eg ur burtæt parfæt e ré d'er Sent-cé bout quer garhue é quevér é Venéb ; mæs er vertu-zé en doé neoah un drebenac e gondannable. Ebué Doué hé douças én un epparition marveillos, én ur scúillein é inean er Sant bras-cé un ispríd douce, truhéus, charitable ha tinér. Nezé ean e evouéas é oé bet rei ruste hé rai garhue, hag ean e zas de vout douce hé truhéus é quevér er ré e gonduyé; ean e zas de vout emiable vis-a-vis d'en ol, acel-fin de hounit en ol de Jésus-Chrouist. Sant Jérôme, péhani en dès scrihuet bubé santés Paule, é vreh spirituel, e remerque én-hi tri teiche divusur : er heten e oé ur rustoni terrible doh-t-hi hé hunan; en eile e oé un aburtemant bras de hélie quéntoh hé chonge eit santiment sant Epiphane hé Escob; heg en drivèd e oé un dristé disordre, péhani hé laquas liès én dangér a verhuel a pe gollas hé friéd hag hé bugalé. Mæs, é lare nezé en Ted santel-zé, laret e vou é encoéhan e hé mélein, eit rebreichein dehi hé zeicheu hag hé dibarfectioneu. Non-pas, émé-ean, me guemére eit teste Jésus-Chrouist, pébani hi dès cherviget él me vennan er chervige; ne vlessan quet é fæçon erbet er huirioné, én ul larét, él ur gûir grechén, er péh mei bet él gûir grechénès; de larét-é, nen dé quet hé mélein e glasquan, mæs hé buhé e scrihuan; hag open me elle larét penaus er péh e oé sieu én-hi, e vehé bet vertuyeu én ul lod vad arel.

Hui e gomprenne essès, Philothé, é conze ezé sant Jérôme e ineanneu péré nen dint quet quer parfæt, él ma oé santés Paule : bout-zou, én effed, ectioneu péré, é ineanneu parfæt, e gondennér él dibarfectioneu; ha péré, é ineanneu dibarfæt, e vehé sellet él parfectioneu ihuél. Ur merche mad-é, a larér, a pe huélér foénhue é diver un dén e süue e glinhuéd, rac ma hrøs jugein en en dès en natur quemeret nerh essès eit hum zizobér ag é imurieu génançus; mæs quement-cé e vehé ur fal signe én un dén yah, rac ma rehé jugein nen dès quet en natur nerh assès eit

distreahein en imurieu corromplet. Philothé, istimet perpet en dud é mesque vertuyeu péré é huélehet caiget certæn sieu, rac er Sænt nen dint quet bet tout divlàme a guement teicheu-zou; mæs eveit oh-hui, essaiet bout eviset mad he fidel, acel-fin de vout bamdé parfætoh-parfæt : hag eit quement-cé, héliet er gonseil e ra d'emb er Sperèd-Santel; de larèt-é, n'hum fiet quet ar hou çavis prope, mæs pléguet-ean édan hani er ré en dès carguet en Eutru Doué e hur bonduie.

Bout-zou hilleih a dren péré e sellér èl vertuyeu, deustou nen dint quet é fæçon erbet; ha ret-é d'eign larèt doh ur guir ar guement-cé : en dra-zé e zou er revissementeu e sperèd, er sàu ag en inean bet en union stertan a Zoué, er stad é péhani er galon ne sante mui poén erbet, hag é péhani en hum joénte doh en Divinité, beta bout, én ur certæn fæçon, changet é Doué; ha parfectioneu aral havel, e béré é conze ul lod vad a livreu, péré e bromette seuel en inean beta er gontamplation puremant spirituel, beta ur stad a vuhé haval doh hani en Ælèd, etc. Philothé, er parfectionen-zé nen dint quet vertuyeu, mæs ou recompance, pé quêntoh un dapen ag er joé éternel, e lausque guéhavé en Eutru Doué de zivir é calon mab-dén, eit gobér dabou tanhouat ag er vuhé-men el lehuiné ag en nean, hag en dougue de zesirein er jouissance ag er baraouis. Mæs anfin ne zeliemb quet jamæs boot én gorto a zonæzoneu quer marveillus; rac nen dint quet, é fæçon erbet, requis eit arrihue ér fin e zesiramb, de larèt-é, eit chervige Doué hag er hárein; ha hoah ni e elle bout assuret, ne verne petra e rehemb, nen d'omb quet capable d'hobér jamæs nitra eit gounit er græceu-zé : rac en inean ne fournisse nitra de guement-cé dré hé obéreu; Doué é hunan e ra dehi er faveurieu-zé dré er vertu ag é sperèd. Eit omb-ni, n'hun nès quin intantion meit de vout tud sôn én devotion, ha chetu tout er péh hun nès d'hobér : ha mar plige guet Doué hur gobér lodèc ag é barfectioneu, haval doh en Ælèd, béemb arré ælèd mad é masque en dud ar en doar.

É tretant-gortoz, studiamb simple med ha guet humilité er vertuyeu isel en dès jauget hur Salvér doh hur stad goane ha fragil, ha péré e ellamb gounit dré er secour ag é hræça, èl mei er batiantæt, en doustér, er mortification e galon, en humilité, en aboeissance, er beuranté, er huerhtæt, en doustér é quevér hun nessan, er batiantæt é souffrein hun dibarfectioneu ha ré er réral, ur gréd santel ha berhuidant. Lausquamb e volanté vad er vertuyeu piquôl-hont guet en ineanneu vaillant ha montet ihuelloh eit omb ér squél ag er barfection: ne véritamb quet ur rangue quen inourable é ty en Eutru Doué; ni hum gavou honh eurus assès, mar d'omb ag en nombre ag é serviteriun disterran hag haval doh er ré isellan ha dehuéhan officerion a dy er Roué, péré e hum gave inouret hilleih e ou hargueu, ne verne péh quer vil ha quen disprisable vènt. Lausquamb guet er Roué e hloër er sourci d'hur gobér, mar plige guet-ou goudé, lodêc ag er segrédeu mistérius ag é garanté hag a é furnæz. Ni e zelie hum gonsolein é quementmen, rac er Roué ol-buissant-cè ne règle quet recompanceu é serviterion revé en dinité e ou hargueu, mæs revé en humilité hag er garenté guet péré en hum acquittant a nehai. Saül, én ur glasque ésennæsèd é dad péré e oé fariet, e gavas er ranteleah e Israel: Rebecca, é tourra canvalèd Abraham, e zas de vout priéd d'é vab: Ruth, é tescata arlerh médeᴚion Booz ha doh hum durul de gousquet ètal é dreid, e zas de vout é briéd. A dra sur, er ré e glasque hum scuel d'er stadeu ihuél hag extraordinær-zé a barfection, e riscle hilleih a farie hag e hum drompein liès; ha gùéhavé ré péré e elle bout ælèd, nen dint quet hemb quin tud dirac Doué: apparance caër assès ha conze manifio a leih, mæs ou chongeu hag ou œvreu nen dint quet attàu sôn. Ne faut quet neoah bout scan beta zisprisein na condannein nitra; mæs mêlamb Doué ag er parfectioneu ihuél en dès reit d'er réral, hag hum zalhamb guet humilité én hur stad, péhani nen dé quet, gùir-é, quen excel-

lant, mæs e jauge gùel doh hun iseldæt; nen dé quet, gùir-é, quen ihuél, mæs surroh-é: ha béemb assuret, mar quérhamb én henticg-cé guet ur fidélité humble, Doué hur sàuou hilleih ihuellob eit ne elle mab-dén bout én gorto.

---

## CHAPISTRE III.

### *Er Batiantæt.*

*En batiantæt*, emé en Apostol sant Paul, e *zou necessér d'oh, acel-fin, én ur accomplissein volanté Doué, ma recenehet er recompance en dès grateit d'oh.* Ya, en dès laret hur Salvér Jésus-Chrouist, *dré er batiantæt, hui e vou mistre d'hou ç'ineanneu.* Chetu bonbeur excellant mab-dén, Philothé, bout mæstre d'é galon: hama, sel-parfætoh mei hur patiantæt, parfætoh ehué é vebemb mistre a nehou. Rantamb enta hur patiantæt parfætob-parfæt bamdé. Hou péet chonge arré é ma dré er batiantæt ag é ol vuhé hag a é varhue, en en dès méritet d'emb hur Salvér er græceu a salvediguesh, hag é teliamb ehué gounit er græceu-zé dré er batiantæt ferman ha douçan én afflictioneu, ér misérieu ha trebilieu ag er vuhé.

Mæs nen dé quet assès pratiquein er batiantæt é certæn poénien e zou hemb quin; mæs pratiquet-bi é quement-tra e arrihuou guet-n-oh a berh Doué, pé e bermettou en Eutru Doué arrihue guet-n-oh a hent-eral. Bout-zou hilleih a dud péré e zou coutant assès a souffrein er poénieu é péré é hès ur seblandicg benac a inour, èl mei bout bet blesset én ur hombat, bout bet queméret prisonnér én ur hobér é zevér, bout goal-drettet a gaus d'er religion, en devout collet é zanné inemb gùir ha ræson; ind e gave é ma douce ol quement-cé; mæs nen dé quet er boén e gârant, en inour-é e glasquant. En dén gùir batiant e souffre guet un isprid perpet ingal er poénieu disinourable hag er ré inourable: bout dispriset, bout blâmet, bout accuset guet en dud vincius ha libertin, chetu

pligeadur un inean vaillant; mæs gout souffrein ol en treu-zé a berh en dud a fæçon, a berh é amièd pé é guærènt, chetu ur batiantæt achihuet. Rac-cé m'ustime mui sant Charles Borromé a en devout souffret guet doustér, hemb hum glemme, ha durant hir amzér, er honzeu disinourable ha méhus e laré inemb dehou é cadoër ur perdégour bras ag un Urh forh ruste, eit a en devout souffret dirac en ol en anjulieu e ré dehou ul lod vad a dud libertin: rac piquêadur er gùiren e losque hilleih mui eit hani er helion; hag ehué en afflictioneu e receuér a berh en dud a fæçon, e bique mui er galon, eit er ré e receuér a berh en dud vinoius: ha neoah gùélet e rér liès deu zén a fæçon, péré n'ou dès quet er memb chongeu, deustou m'ou dès ou deu intantion vad, é hobér hilleih a boén en eile d'éguilé.

Beah enta patiant, non-pas hemb quin a fæd en droug e andurehet, mæs ebué a fæd en ol circonstanceu ha ræsonieu ag en droug. Amen en hum drompe billeih, péré e zesire, haval vehé, en afflictioneu, ha péré e refuse neoah en diæzemanteu a atleigeant attaù ar ou lerh. Ne vehèn quet é poén, e lare hennen, eit bout deit de vout peur, quenavé m'em mire er beuranté a rantein chervige d'em amièd, a zessàue mem bugalé, bag a vihuein guet un tamieg inour; ha mé, e lare hennont, ne rehèn quet forh, quenavé ma larér é ma mé, dré men diavistæt, en dès groeit me malheur; ha mé, e lare un aral, na rehèn quet paud a gaz ag er goal-gonzereah e rér é segrèd ar me houste, quenavé ma hùélan en ou bredér. Bout-zou hoah hilleih, péré e zou coutant assès a andure lod ag en diæzemant staguet doh ou foénieu, mæs ne vennant quet souffrein en tout; rac-cé ind e lare é mant coutant assès a vout clan, quenavé er boén a broant d'er réral, pé p'ou devehé argand eit hum soulagein. Hama, Philothé, me lare penaus er batiantæt e houlenne ma vehemb coutant a vout clan ér fæçon ma venne en Eutru Doué, guet er hlinhuèd ma venne Doué, él léh ma venne, guet

en dud ha guet, en ol diæzemanteu e bligeou guet Doué, ha chetu er régle general ag er hatiantæt. A pe arrihuou un droug benac guet-n-oh, clasquet en ol secourieu e ellehet revé Doué: rac tantein Doué vehé bout én gorto én hou secouron, hemb ne hum secourehet hui-memb: mæs arlerh m'hou pou groeit hou possible, pléguet édan é volanté, ha mar cavet secour guet er remædeu, trugairéquet-ean guet humilité; mar dé créaunoh en droug eit er remædeu, mêlet-ean guet patiantæt.

Me hélie santimant sant Gregoër: mar d'oh cablus ag er faute a béhani é oh accuset, hum humiliet, emé-ean, hag avouéet é véritet un dra-benac mui eit méh; mæs me nen d'oh quet cablus, assaiet hum huennein, e gaus d'er garanté e zeliet hou pout eit er hurioné ha d'er scüir vad e zeliet d'hou nessan. Mæs ma n'hou cheleuér quet de hum justifiein, ne hum néhancet quet, ha ne glasquet quet dibuen hou ç'innoçance, a pe huélet é collet hou poén; rac a pe hoés accomplisset er pêh e zelioh d'er hurioné, hui e hoès accomplisset ehué en devérieu ag en humilité. É hobér èl-cé, hui e gonservou, a guement ma oh capable, er brud mad e zou a han-oh é mesque en dud, ha ne gollehet quet nitra ag er garanté e zeliet hou pout eit en doustér hag en humilité a galon.

N'hum glemmet meit bihannan ma ellehet ag er gueu e vou groeit d'oh: diæz-é, én efféd, hum glemme hemb péhein; rac er garanté hun nès aveit omb hun hunan, e gresque perpet én hun deulegad hag én hur halon en aujulieu e receuamb. Mar dé requis d'oh hum glemme, pé aveit calmein hou sperèd, pé aveit goulen conseil, n'hum glemmet jamæs doh tud péré e zou divergond ha franque e vêg, pé e zou attèu preste de chongeal droug ag er réral: mæs hum glemmet doh tud en dés un imur douce hag e gâre Doué: rac er ré-hont, é léh calmein hou ç'inean, hou trehouleheé hoah goah, hag é léh tennein en drein e hoès én hou calon, er plantet-é hoah donnoh a barh.

Bout-zou hilleih e dud, péré e p'en d'int clan pé affliget én ur fæçon benac, e zihoalle erhat a hum glemme nag e hobér grime erbet e ellehé discoein é mant tinér doh en droug; rac ind e houér essés (bag er húirioné-é) ne jauge quement-cé meit doh en dud væn ha digalon : mæs ind e essaie lequat er réral d'en dout truhé doh-t-hai, d'ou hlemmein e ou foénieu ha de vêlein ou fatiantæt : mæs, e dra-sur, honnéh e zou ur batiantæl faus, pé quêntohun orgueil fin pé finnoh, hag ur venité limet-mad. Ya, emé sant Paul, ind ou dês gloer, mæs non-pas en hani e gonduie de Zoué. Er hrechén gùir batiant ne hum glemme quet ag é zroug, ha ne glesque quet bout clemmet guet en dud : mar conze gùéhavé ag er péh e souffre, ean e lare simple he juste er húirioné, hemb cresquein a du erbet é boén; mar clen unanbenac d'oh er hlemme, ean e andure qoement-cé guet patiantæt, e vihannoh ne vehé laqueit é zroug brassoh eit nen dé; rao nezé ean ou diffarie guet modestie, hag èl-cé, é campouisein ansamble er húirioné hag er batiantæt, ean e hoarne er peah én é inean; rac hemb dementein é fæçon erbet, ean e lare juste en droug en dés.

En afflictioneu e erribuou guet-n-oh dré en erhèn eg en devotion (reo beah én gorto, hui hou p'ou hou coalhe), hou péet chonge eg er gomparage-men e hros hur Salvér Jésus-Chrouist : *Ur gueah vam é gulevoud e souffre gloés hilleih; mæs quentèh èl ma huéle hé hroadur, hi e uncoéha tout, hag er joé hé dès en devout laqueit un dén ér bed, e zismante ol hé zriste.* Hama, Philothé, ha hui e venne labourat e zevri, èl ma lare sant Paul, da formein Jésus-Chrouist én hou calon hag én hou çœvreu, dré ur garanté sincér doh é zoctrine, ha dré ur scùir parfæt ag é vuhé; coustein e rei d'oh nehedigueu glahar, beah én gorto : mæs ne veint quet hir; rac presance Jésus-Chrouist, péhani e vihuon én-oh, e gargou hou ç'inean ag ur joé quer caër que ne elle quet bout déviset; hag er joé-zé, ne vou jamæs hanni capable d'hé lemel guet-n-oh.

A pe vehet clan, offret hou cloès, hou languis, hag ol hou poénieu de Jésus-Chrouist ; suppliet-ean d'ou receu én union guet mériteu é bassion. Hou péet chonge, drès peb-tro, é queméraa a balamor d'oh er vistre e oé bet presantet dehou er er groéz, ha groeit ha queméret a balamor de Zoué tout er péh e ordrennou d'oh er médecinour. Goulennet er yehaid eit er chervige ; mæs beab coutant a languissal pél-emzér, eit aboeissein dehou, hag hum zisposet memb de verhuel, mar plige guet-on, eit monnet d'en nean de jouissein eg é bresance glorius. Hou péet chonge, Philothé, penaus er güiren, durant meint é hobér ou mél, e vihue guet ur boued forh hwerhue; ha ni chué, ne ellamb quet gobér güel aveit carguein hur halon ag en doustér santel, péhani e zou er fréh ag er vertuyeu, eit é taibrein guet patiantæt er bare huerhue eg en trebilleu e zegasse d'emb en Eutru Doué. Hé sel-mui m'hun discarreint, excellantob é renteint hur vertu, ha douçoh vou d'hur halon.

Chonget liès é Jésus crucefiet ; consideret-ean goleit e houlieu, méhequeit ha glaharet ; é inean abymet é tristé ; nueh hag abandonnet guet en ol ; mallohet he goal-drettet a gonzeu anjulius ha blaouahus : he hui e vouéou é me nitra-é hou souffrenceu é comparage doh é ré ; ha n'endurehet james eit-ou nitra hag e dostei d'er péh en dès anduret eit oh.

Hum gomparaget ehué doh er Vartirèd, ha memb, hemb monnet quer pél-zé, doh ur foul a dud péré e endure ér momand-men hilleih mui eit oh ; ha laret, én ur vêlein en Eutru Doué : allas ! en drein em pique e zisco bout ros, ha men gloès consolationeu, e pe hum gomparagean doh er ré, péré hemb secour, hemb assistance, hemb soulagemant erbet, e vihue én ur marhue dalhable, abymet é glahar hag é tristé.



## CHAPISTRE IV.

*En Humilité ér gomportemant extérior.*

En Profæt Elizé e lares d'ur gueah intanvès quemér é preste guet hé mission en ol fusteu hé devehé cavet, rac er bannicg ivle hé doé én hé zy ne vehé quet cesset a ridèc, durant m'hé dehé bet fusteu de gargpein. Quement-cé e lare d'emb é houlenne en Eutru Doué caloneu goulihue eit scùillein én-hai é græce guet vertu é Sperèd-Santel: eg er faus istime a han-amb hun hunan, é ma rèt a-grén ou goulihuein.

Ur certæn eine, hanhuet cresserelle, én dès, e m'ind-i, ur vertu segrèd én é gri hag én é sèl de béllat en einèd gibouesserion, ha credein e rér é ma quement-cé e zou caus m'en dès er hlommèd ur garanté naturel doh en eine-zé. Ni e elle larèt ehué é maen humilité ur scontail blaoushus eit en diaul, roué en orgueil; hag é ma hi e gonserve én-amb pressance er Sperèd-Santel guet é zonæzoneu, hag é ma a gaus de guement-cé en en dès hé chérisset er Sænt ba Santésèd, èl m'hé dès groeit ol pligeadur Calon Jésus hag bani e Vam santel.

Hanhuein e rér væn gloér en hani e hroa d'emb hum istimein ni hun hunan, pé diarbèn er péh e zou dianvès d'emb, pé diarbèn er péh e zou én-amb, mæs péré ne bieuamb quet, na n'hun nès quet a hanamb hun bunan; pé diarbèn billeih a dreu aral, péré e zou én-amb hag e bieuamb, mæs péré ne véritant quet bout istimet. Bout sàuet e noblance, bout deit mad guet en dud a galité, bout mélet gnet er bohle; ol en treu e zou e zianvès e za d'emb a hun tadeu én hur raug, pé e gonsiste é istime en dud aral: perao enta hum hlorifiein a nehai? Bout-zou hilleih e dud péré e zou glorius rac m'ou dès denné hag habideu caër, rac m'ou dès un aquipage linguernus, meurble précius, roncèd caër; en ol e huéle beto mèn é ha é

quement-cé folleah en dud. Péguement e zou hag e hum gaverac m'ou dès bleau bràu, dènt caër, deourn a bràu; pé rao ma houvant hoarie guet avantage, rac ma cannant guet parfection, rac ma corollant èl ma faut? Mæs, é guirioné, ret-é bout dibourvæ a yoh a sperèd ag a galon eit clasque inour é treu quen distér. Péguement e huélér hosh, péré e zou chalmet ou isprid dré er greden ou dès é mant bràu? Na guet e gavér hosh, péré guet un tamicg habiltæt, ha hosh mui a vanité, e hum vonte én ur fæçon randonnus é mesque en dud aral, e glasque bout respettet èl tud e honér tout, ha passein eit doctorèd? A dra-sur, er sorte tud-cé e zesco é mant forh scan a Sperèd, forh amoêd ha disquiènt. Chetu neoah, Philothé, magadur ha labour er væn gloer.

Hanàuein e rér er mad véritable ér memb fæçon ma hanàuér er baume pur: a pe vennér approuvein er baume, en el laquér de zivir é deur: mar da d'er sôl, é jugér é ma pur, nat ha précius; é contrel, mar chomme dreste en deur, é jugér é ma goaheit ha difæçonnet. Ha hui e zesire gout pihue-é en dud aviset, habile, noble ha courajus, examinet hag ean e zou diazéet ou halitéeu mad ar en humilité, er modesti, en aboeissance hag er respet é quevér er ré e zou a drès-t-hai; mar dint èl-cé, chetu madeu véritable; mæs mar guélet é vourrant é tiscnein er péh e gredant ou devout a vad, ah! laret hardéh mad nen dès énbai meit ur yoh apparanceu caer; ha sel-mui ma assaiant hum ziscoein, disterroh-distér vou er pehieg a vad e gredant ou devout. Er perlez, péré e zou bet formet én un amzér ahuélèc ha gurunus, n'ou dès meit er gloren, crouis-ind ol a ziabarh: hag ol vertuyeu ha calitéeu caerran un dén gouniet dré en orgueil hag er vanité, nen dint meit apparance caer, mæs én effèd ne talant de nitra. Ræson bras e zou de gomparagein en inourieu doh er safran, péhani selmui m'en dé bet moustret guet en treid, mui é plantenne hag é cresque. Disprisein a rér un dén queutéh èl ma huélér é vourre discoein é ma bràu; hag un dén

péhani ne hroa caz erhet ag é vràuité, e zou dré guement-cé istimettoh. En habiltæt e zisinoure quentéh èl ma clasquér hé discoein; ha quênt pêl é tiscoér un dén guet er bis, èl en hani ne chomme nitra ar é lerh. A pe za chonge d'er pan ag er bligeadur en dès é huélet é blu linguernus, ean e hérisse tout é gorve; ha doh hum foënhueln, ean e zisco er péh en dès villan ha dijauchan.

Mar d'omb jalous ag el léhieu quetan, ag er ranguen ihuél, ag en títreu glorius; open ma laquehemb hur halitéeu dirac deulegad en ol eit bout examinet ha désavouéet, ni ou rentou hoah disprisable: rac nen dès nitra caërroh eit en inour, a p'er receuér èl un donæzon; mæs ehué, nen dès nitra méhasoh a p'er hlasquér èl un dra deliet. Haval-é doh ur boquet caër, péhani ne faut quet touchal na boulgeal ag é léh, ma ne faut quet d'oh ma houivou. Er mandragore e daule, e m'ind-i, a zizbél ur vlas huêc ha forh douce; mæs er ré e venne hé frondein e doste, ha durant pêl-amzér, e chairre ur goal zroug pên, péhani e denne d'ur morgousque forh dangerus. Chetu penaus en inour e zou douce hag agréable d'ur galon péhani er hemér ér mod ma ta, hemb er hlasque nag en desirein; mæsa fæd er ré er hlasque guet grèd hag e vourre a nehou, ean e daule ur voguèden dangerus, pêhani ou zrelatte, e hroa dehai colle ou sperèd hag ou rante disprisable.

Dré er garanté hag en inclasque studius og er vertu é commançamb bout vertuus; mæs en desir hag en hoant gredus de vout inouret, e gommance laquat d'hun disprisein. En ineanneu vaillant n'hum abusant quet guet tout er bagatellen-zé, e guêrhet é raug er réral, a vout ér rang ihuellán, a vout saludet guet inoür: ind ou dès ur studi noplob, hag ind e lausque en ámoêdageu-zé guet en ineanneu distér, péré n'ou dès nitra a vad d'hobér. Un dén e elle gobér un trafieg pihuic guet perlèz, ne ya quet de hum sammein a guêrgad; hag en hani e hum daule a zevri d'er pratique ag er vertuyeu, ne hum sourcie quet ag er

mercheu-zé a inour. Me houér é elle peb-unan conservein ha derhel ó rang hemb blessein en humilité, meit ma yei drèt guet é hènt, hemb gobér seblant na debat erbet : rac èl er ré e za ag er Pérou é batimandeu carguet a eur hag a argand, e zegasse neoah guet-hai marmousèd ha perroquedèd, rac eit quement-cé en dispin nen dé quet brassoh, nag er gargue ponnérroh; er ré e hum hloëstre d'er vertu e elle chué receu en inourieu e zou deliet debai, meit ne vou quet distroeit na disconfortet ou inean dré en néhance, en attantion hag er sourcieu, péré e zou ordinæremant staguet doh er rengueu ihuél. Remerquet neoah penaus ne gonzan quet amen ag en dinitéeu publique nag ag en droèdeu particuliér, péré e zeliér conservein, ha péré ne ellér quer colle hemb un dommage benac. Èn ur gùir, peb-unan conserveèt é dra; mæs camponiseèt mad er balance étré en interès hag er garanté, étré er régleu a evis mad hag er ré a honestis.

---

## CHAPISTRE V.

### *En Humilité intérior ha parfætoh.*

Hur e zesire, Philothé, m'hou sàuein d'ur hazen ihuelloh ér pratique ag en humilité; mêlable-é hou ç'intantion; é han enta d'hou coutantein; rac boutzou mui e avis-mad eit a humilité é tout er péh e zan a larét.

Gùélein e rér billeih e dud péré ne vennant jamæs hum arreste de gonsiderein er græceu particuliér ou dès receuet guet Doué, guet eune ne zehé ou halon, trompet dré ur væn pligeadur, de laireah doh Doué er gloer e zelie donnet dehou ag é zonæzoneu, mæs un dougeance faus hag ur fari véritable-é quement-cé. Rac a p'en dé capable er gonsidération a vadeleaheu en Eutru Doué d'hun dougue e zevri d'er hârein, revé er péh e ensaigne en doctor S. Thomes, sel-mui m'en hanèuehemb, mui ehué en er bâre-

hemb : mæs èl ma touche er græceu particuliér tinerroh hur halon eit ne hroa er madeleaheu general, ni e zelie considerein er græcau-zé memb guet mui a attantion.

Nen dès nitra capaplob de ziscare hur gloër é presance miséricorde hun Doué, eit en nombra infini ag é hræcen; ha nen dès nitra hun humilie gùel é presance é justice, eit en tolpe éahus a hur péhedeu. Consideramb enta guet attantion er péh en dès groeit aveit omb, hag er péh hun nès groeit inemb dehou, quênt ha goudé ma inclasquamb hur péhadeu unan a unan, examinamb ehué an eile arlerh éguilé er græoeu e ra d'emb en Eutru Doué; hag èl-cé n'hur bou quet de zougein é vou tantet hur sperèd de hum seuel, meit ma chongehemb erhat nen dé quet a hanamb é ta er pehicg a vad hun nès. Allas ! er mulèd, hag é vehènt-ind sammet a veurble er prince er répréciussan, hag a frond huéccan, nen dint attàu meit lonnèd lourt ha fleyus que na bade dén. *Petra hun nès-ni a vad, ha n'hun nès quet receuet ? Mar hun nès ean receuet, perac hum hlorifiein a nehou ?* É contrel, er gonsidération apert a græceu Doué e zelie hur rantein bumble, rac en hanàuedigueah ag ur bligeadur e zougue a hi nature de hout grat d'en obérour mad; mæs mar da en orgueil, dré en arhèn a guement-cé, d'attaquein hur halon, ni hun nès ur remæd sur eit er pèllat; de larèt-é, er chonge a hun ingratérieu, a hun dibarfectioneu, hag a hur misérieu. Ya, mar consideramb petra hun nès groeit, a pe ne oé quet Doué guet-n-emb, ni e hanàuou reih nen dé quet hul labour-ni-é er péh e hroamb a p'en dé guet-n-emb. A dra-sur, ni e jouissou ag er vad en dès groeit ha laqueit én-amb, ha ni e hum rejouissou memb, rac m'er possédamb; mæs ni a hlorifiou Doué é hunan, rac ma houyamb é ma ean en dès er groeit. Chetu petra e zou caus d'er Huérhiès santel brudein en en dès en Eutru Doué groeit én-hi treu caër; mæs n'ou brude meit eit hum humiliein a nehai hag er glorifiein é hunan : *m'inean, emé-hi, glorifie Doué, rac m'en dès groeit treu caër én-an.*

Ni e lare liès nen d'omb nitra, nen d'omb meit misér bag, èl ma laré sant Paul, er chupadur ag er bed; mæs quæ vras vehé guet-n-emb bout arrestet ar hur honze, ha ma larehé réral quement-cé a han-amb. É contrel, ni e débe liès eit laquat de ridée ar bul lerh; ni e gùéhe, acel-fin ma vehemb clasquet, ha ni e hum laque, guet un digueor-caer, él léh isellan eit passein guet mui a inour d'en ihuellan. Un dén gùir humble ne broa quet seblant é ma, ha ne gonze quet paud a nehou é hunan; rac en humilité ne assaie quet hemb quin cuéhe er vertuyeu aral; mæs hi e assaie boah gùel hum gùèhe hi-memb: a pe vehé permettet er gueu, en diguisereah hag er goal-scùir, hui hé gùéléhé é hobér actioneu a orgueil hag a ambition eit hum gùèhe édan en orgueil memb, hag hum denne surroh a zan salleu en dud. Chetu enta me santimant. Philothé: mar da d'emb conge a han-amb ni-memb, pé n'impléamb quet langage en humilité, pé laramb juste er péh e chongeamb, dré er santimant intérior ag ur gùir humilité; quement gùéh ma pléguehemb hur pèn, humiliamb ehué hur halon; ne hroamb quet seblant a glasque el léh isellan, a vi-hannoh ne vennehemb a galon vad hag a zevri chomme én-ou. Er règle-zé e zou quer general, ne gavan én-hi difforb erbet. Gùéhavé neoah er gom-portemant gracius é quevér er réral, e houlenne ma presantehemb dehai certæn inourieu, péré e honyamb assès ne raceueint quet; quement-cé nen dé quet un humilité faus, nao ur fausoni; rac er bréférance-zé e hroér dehai dré honestis, e zou ur façon d'ou inourein, hag èl ne ellér quet lausquein guet-hai tout en inour pèn-d'er-bèn, ne hroér quet un drong doh er presantein debai. Me lara er memb tra a zivout certæn conzeu a respet, péré, haval vehé, e vlesse er buirioné, ha péré nen dint quet neoah a-grén contrel dehi, meit ma veint impléet guet un intan-tion sincér d'inourein en hani doh péhani é conzér: rac deustou ma laquér ér fæçoniau-zé de gonze un dra benac mui eit er musur, ne hroamb quet neoah

un droug doh hum chervige a nehai ér mod m'ou hemérér ha m'ou antandér ér bed. Me zesirehé neoah ma conzehé peb-unan revé er péh en dès én é chonge, é quement mei possible; acel-fin de jaugein er franchise a galon guet er hüirioné juste ha perhuéh. En hani e zou parfæt é humilité, e zou güel guet-ou ma vou un aral e larou ag é zivout é ma ur misérable, é ma un nitra, ne talle de guêt, eit ma vehé ean-memb al larehé: ahoal mar gouér é conzér èl-cé er é gouste, ean e andure a galon vad; rac, èl ma crède é ma er péh ma larér, aan e hum rejouisse é huélet é chonge er réral èl d'ou.

Cleuein e rér hilleih é larèt é lauqoant en oræson mantal guet er-ré parfæt, rac eit-hai-ind, nen dint quet digne d'hé gobér; réral e lare ne gredant quet communiein liès, rac ne santant quet é ma pur assés ou inean eit quament-cé. Er ré-hont a vrude é tougehènt gobér gueu doh en devotion p'hum vellehènt a hé fratiquein, a gaus d'ou misér ha d'ou fallanté. Er ré-men ne vennant quet impléein ou zalandeu naturel eit gloër en Eutru Doué na salvedigueah ou nesan; rac, èl ma hanàuant reih er vanité a ou sperèd, ind e zonge ne zehé en orgueil de goucié er vad e rehènt, ha ne hum zallehènt ind-memb, é sigur rein sclærdér d'er réral. Cheu ardeu en humilité fans, pé quêntoh malicius, a béhani en hum chervigér pé aveit disprisein é cuéh ha sontiloh en treu a Zoué, pé eit couachein, dré un digaré humble, er garanté prope, en ahurtance, en imur hag er barès. *Goulennet guet Doué ur miracle, pé é lein en nean, pé d'er gueas ér fond ag en abyma*, e laré er profæt Isai d'er roué impi Achaz; *non-pas*, emé-ean, *n'er goulennein quet, na ne dantein quet en Eutru Doué.* O dén didalvé! ean e hroa seblant a respettein en Eutru Doué, hag, é sigur humilité, ean e refuse ur græce e offre dehou dré vadeleah: mæs ean e zelié gout, nen dès meit en orgueil e elle hol laqoat de refuse er mad e blige de Zoué gobér d'emb: pihue e ellehé refusein donæzoneu quen istimabla? Petra!

en humilité ne gonsistehi é hobér muihan ma ellér er péh e blige de Zoué? Hema, Doué e zesire ma vehemb parfæt, acel-fin de hum joéntein doh-t-ou dré er scüir parfætan ag é santeleah. En orgueillus, péhani e hum fie ar-nehou é hunan, e hum excuse ehué, ha nen dé quet berdéh assés eit avanturein nitra e vad: mæs en dén humble, sel-moi ma hum sante dinerh, mui en en dès a gourage; hag é gourage e gresque revé ma te en disprisance e nehou é hunan d'humiliein é galon, rac ma laque ol é gonfiance é Doué, péhani e hum blige doh hum chei vige e hur fallanté eit glorifiein é buissance, hag a hur miér eit gobér splannein en ou vreu ag é victoirieu. Ret-é enta hasardein guet un humilité courajus tout er péh e juge necessær, eit pourfit hun ineanneu, erré e zou carguet e hur honduie.

Chongeal gont er péh ne houiér quet, e zou ur sottise goal lourt; vennein disquein d'er réral er péh e inorér, e zou ur vanité drés en ol vanitéeu: eit on-mé, ne garehen quet gobér en dén habil, nag ehué en dén inorant. A p'en dé er garanté e houlenne, ret-é secour en nessan guet madelezh ha doustér, er honsolein ha disqein dehou er péh e zou necessær: rac en humilité, péhani e guého er vertuyeu eit ou honservein, ou disco a pe gommande er garanté, eit ou exelcein hag ou rantein parfætoh. Ellein e rér enta comparagein en humilité doh ur huén, péhani e gresque én inizi a Rylos, ha péhani e zougue boquetteu rû él er ros; hi ou chairre clos durant en noz, hag en trenoz de sâu-heaul, hi ou digueore arré; quement-cé e hroa larét d'en dud ag er vro-zé, é couque er boquetteu-zé de noz. En effæd, en humilité e guého hur vertuyeu hag hur haliteéu mad, ha n'ou disco jamæs meit e pe houlenne er garanté, péhani nen dé quet ur vertu ag er bedmen, nag ur vertu moral, mæs ur vertu ag en nean, ur vertu divin, ha heaul er vertuyeu, hag e gommande perpet d'en humilité: rac-cé partout él léh ma hroa en humilité næz d'er garanté, hi e cesse quentéh a vout ur güir humilité.

Jamæs ne garehèn hoah gobér er fol, nag ehué en dén aviset: rao mar dihuenne doh-eign en humilité a bobér en dén aviset, er franchisse a galon hag er huirioné e zihuenne doh-eign a hohér er fol; ha mar dé contrel er vanité d'en humilité, en ardeu hag en diguisereah e zou ehué contrel d'er huirioné ha d'er franchisse a inean. Gùélet-zou bet hilleih a serviterion braa de Zoué é hobér er fol, eit ma vehènt bet muyoh dispriset; ni e elle on admirein, mæs ne seliamb quet gobér èl d'hai: rac ma hum gomportènt èl-cé dré ræsonieu mistérius ha jaugeable doh ou dispositioneu particuliér, mæs péré nen dint quet un example de hélie A fæd er péh e hroas David, a pe gorollas ha ma saillas un tamicg istroh eit ne houlenné é gondition, dirac en Arche a alliance, ne faut quet credein é vanné gobér er fol: a dra-sur, naren; mæs ean e bum santas, hemb diguisereah erbet ér mæz a nehou é hunan guet er joé e scùillé en Eutru Doué én é galon: hag a p'er rebreichas é brièd Michol ag en action-zé, èl ag un taul folleah, ne broas quet cas a hé honzeu; pé quêntoh, él ma oé hoah ambraset é inean dré ur reste ag er joé spirituel-bont, ean e ziscoas é receué goet pligeadur en disprisance-zé eit gloer en Eutru Doué. Rac-cé, a pe arrihuou guet-n-oh, a gaus de certæn actioneu digoustume, mæs léal ag ur gùir devotion, bout selletér hed èl unan distér, disprisable pé fol, en humilité e rei d'oh cavouet joé én disinour précius-cé, de béhani ne vehet quet caus, deustou m'en andurehet, ha péhani nen dé meit é sperèd en dud ag er bed.

## CHAPISTRE VI.

*En humilité e hroa d'emb cârein hun izeldæt.*

Me saille boah ur pas é raug, Philothé, ha me lare d'oh é teliet cârein é peb-tra ha partout hou ç'izeldæt: mæs marcé hui e houlenne petra-é cârein é izeldæt? Hama é han d'hou ç'instrugein arré.

Er guirieu-men *izeldæt* hag *humilité*, n'ou dès meit er memb antand é latin : rac-cé, a pe lare er Huérhiés santel én hé hantique divin (*Magnificat*) penaus en dud, a rum de rum, e vrudou hé bonheur, hi a venne disquein d'emb en en dès hum bliget en Eutru Doué é sellet d'oh hé izeldæt ha dob hé feuranté, eit hi goalhein a hræceu hag a hloër. Bout-zou neoah un différance vras étré er vertu a humilité hag en izeldæt ; rac en izeldæt nen dé nitra quin meit en distérdæt, er goannedigueah hag er beuranté, péhani e zou én-amb a zevri, chongemb én-hi pé ne chongeèmb quet. Mæs en humilité a zou ur gùir hanàuedigueah hun nès a hun izeldæt, ha péhani e hroa d'emb avouéein a volanté vad nen d'omb nitra. Hema en humilité parfæt ne gonsiste quet hemb quin é henàuein hun izeldæt ; mæs hi e houlenne m'hé hârehemb, m'hum bligehemb én-hi, non-pas dré ur goannedigueah a sperèd, na dré ul landrennage a galon, mæs a gaus d'er gloër e zeliamb rantein de Zoué, hag a gaus d'en istime brassoh e zeliamb hur bout a hun nessan eit a han-amb hun hunan. Chetu ebué er péh e houlhemennan d'oh a greis me halon. Mæs, eit ma comprenehet gùel er pratique a guement-men, consideret en en dès mab-dén deu sorte drouguеu d'andure ér bed-men : bout-zou ré disprisable ha disinourable, ha réral inourable. Quasi ol é vér coutant ag er ré inourable; mæs neu dès quet paud hag e vourre ag er ré disinourable. Sellet ur heah hermit devot, crisset ha scournet guet aneouid, en ol e inoure é babid, hag en dès truhé dob-t-ou ; mæs mar gùélér ér stad-cé ur heah artisant, ur heah duchentil, ur gueah damésel, quentéh en ou disprisér; gobér e hroér goab a nehai, hag er beuranté, inouret én hermit-hont, e zou disprisable ér ré-men. Ur menah e andure ur gorrigemant hoerhue aberh é briol, pé ur hroaidur aberh é dad ; hanhuein e hroér quement-cé castimant a galon, aboeissance, parfection ; mæs mar gùélér ur havalïér pé un dame é andure quement-aral aberh unan-benac a balamor de

Zoué, quentéh é vou criet ar ou lerh é mant pouiltron, tud hemb inour : chetu hoah un droug hag e zougue disprisance. A zeu zén, péré en dès er malitoucbe (cancer), unan én é vréh hag en aral én é face, er betan nen dès meit en droug, mæs en eile, open en droug, en dès hoah méh ha disinour. Me lare enta é ma ret cârein, non-pas hemb quin en droug, quement-cé e zou un exelcice ag er batiantæt; mæs ret-é open chérissein er méh hag en disprisance, ha chatu en exelcice parfæt ag en humilité.

Bout-zou ahué vertuyeu disprisable ha vertuyeu inourable : er batiantæt, en doustér, el lealdæt hag en humilité e zou vertuyeu péré e sellér ér bed èl displeite ha disprisable; é contrel, istimein e rér billeih en avistet (prudance) hag el larganté. Cavouet e rér hoah ér pratique ag ur memb vertu actioneu a béré lod e zou dispriset ha lod aral inouret : rein alézon, ha pardonnein d'en anemisèd, e zou ou deu œvreu a charité, ha nen dès hanni ne vêle er hetan ; mæs quasi eu ol e zisprise en deuéhan. Un dén youanq, pé ur verb youanq, péhani e bêllei doh compagnoneah en dud taulet guet en hoari, guet er braguereah, guet en deviseu cajolus ha guet en divordemant, e vou discoeit guet er bis, dispriset ha decriet; hé modesti e bassou eit bigodage, ha laret-vou é ma scan hé sperèd : cârein quement-cé, e zou cârein é zisprisance prope. Chetu hoah un example aral : hur hassa e rér de huèlet tud clan; mar hèn casset de visitein ur peur, quement-cé e vou un disprisance eit on dirac en dud ; rac-cé me vourrou ; mar d'on casset de visitein un dén a galité, chetu un disprisance eit on dirac Doué, rac nen dès quet quement a vertu nag a vérite é visitein unan pibuiq, èl é visitein ur peur : hama me ohérissou hoah en disprisance-zé. Arrihue a ra chairre ul lame én ur dremeine é creis ur ru, hag open en droug é hès hoah méb : hama ret-é cârein er méh-cé.

Bout-zou memb fauteu é péré nen dès quin droug nameit en disprisance : en humilité ne houlenne quet

m'ou groéhemb esprès eit bout méhaqueit; mæs hi e zihuenne doh-emb a hum néhancein a pe arrihuant guet-n-emb : èl mei certæn comportemanteu disgracius équavér unan-benac, certæn fæçonieu diavis ho sieu aral. A dra-sur, en avistat hag en honestis e boulenne ma tihoallehemb doh-t-hai guèllan ma ellamb; mæs ur huéh meint achappet guet-n-emb, en humilité santel e houlenne ma receuehemb é grat tout en disprisance e dennant ar ou lerh. Me lare un dra-benac open : mar bebé achappet guet-n-eign, pé dré golér, pé dré em bout lausquet rai a liberté guet men squêndeu, larèt conzeu luêm pé contrel d'en honestis, quentéh me hum gueméiou doh-eign me hunan, m'em bou ur gùir quæ a nehai, ha me reparou me faute gùellan ma ellein. Mæs é gré quement-cé, me guemérou é grat en disprisance e elle donnet d'eign a gaus d'em action : ha pe vehé possible dispartie en eila doh éguilé, me daulehé pél doh-eign er péhèd guet er brassan drespet, ha me gonservehé en disprisance ém halon guet un humble patiantæt.

Mæs deustou ma câramb en disprisance, é péhani é omb dré en arbèn ag un droug benac, ni e zelie perpet remædein d'en droug, péhani e zou bet caus d'en disprisance, dré voyandeu naturel ha revé Doué, é spécial a p'en dé un draic benac a gonséquance. P'em behé ém face un droug benac méhus he capable d'em humiliein, me glasquehé remæd doh-t-ou; mæs n'ancoéhein quet en disprisance en dès groeit gobér a han-an. Mar arrihue guet-n-eign gobér ur faute péhani ne hroa næz de zén erbet, ne yein quet d'hum escusein; rac, deustou ma mès groeit ur faute, me zou neoah assuret nen devou quin conséquance, meit en disprisance é péhani en eu dès me laqueit; rac-cé clasque hum escusein e vehé assai hum denne ag en disprisance en dès tennet ar-n-an, hag en humilité e zihuenne doh-eign gobér quement-cé. Mæs p'en behé offancet pé scandalet unan-benac, pé hemb chongeal, pé dré un taul fal imur, me reparehé me faute dré un escus sincér, rac ma pade hoah en

droug e mès groeit; ha rac-cé er garanté em oblige d'en distrugein gùellan ma ellein. Hum gavouet e ra gùéhavé circonstanceu é péré ne ellamb quet delézel hur réputation hemb gobér næz d'hun nessan; nezé er garanté e houlenne ma assiehemb hum sauvein ag en disprisance muihan ma ellamh. Mæs doh hé distruge el-cé dirac en dud, eit dihoal doh er scandal, ni e zelie hé honservein précius én hur halon, acel-fin de rein seùir vad dehai.

Mar goulennet hermen, Philothé, péré-é er gùellan disprisanceu, me larou d'oh é ma er ré péré e arrihue guet-n-emb dré hasard, pé e zou staguet doh hur vacation, e zou pourfitaplan d'en inean hag egréaplan de Zoué; rac nen dé quet ni e choége er ré-zé; mæs Doué ou degasse d'emb revé ma plige guet-ou, hag ean e houér gùel eit omb a betra hun nès dobér. Mar behé ret d'oh neoah choége ur ré benao, credet erhat é ma er ré vrassan-é er ré huellan; hag er ré e gavér brassan e zou er ré e zou contrellan d'hun inclination, meit ma jaugeint doh hur stad. Rao, m'el lare doh ur huéh eit tout, hur choége, de larèt-é, hur volanté prope, e goucie a yoh hun ol vertuyeu, hag e grigne hilleih a ou mérit. Ah! pihue e rei d'emb er græce de lerèt é gùirioné guet er Roué Profæt: *Me mès choéget conduie ur vuhé disprisable é ty men Doué, quéntoh eit chomme é palæsieu er béherion.* Nen dès hanni, Philothé, e elle rein d'emb er græce-zé, meit en hani péhani, eit hur glorifiein, e zou het durant é vuhé hag én é varhue disinour en dud ha disprisance er boble. Me mès laret d'oh hilleih a dreu péré e ziscoei hout diæz a p'ou honsiderehet; mæs fiet én-an, hui ou havou douçoh eit er mél, a pe zei d'oh ou fratiquein.



## CHAPISTRE VII.

*Er fæçon de gonservein hun réputation én isprid a humilité.*

Nen dé quet ur vertu quemune, mæs ur vertu noble hag excellant, e vérita mêlation, inour ha gloer : a pe vêlamb unan-benac, ni e glasque laquat er réral d'en istimein; mar en inouramb ni-memb, en inour-zé e zou ur merche en en istimamb. Doh er mêlein ha doh en inourein, ni er sàue é gloer, péhani nen dé meit ur certæn splandér e daule tro-ha-tro er réputation vad : haval doh er splandér hag el lihue linguernus ag un nebedicg mein précius, péré, ol assamble, ne formant meit ur gouron hé hunan. Hama, en humilité e zihuenne doh-emb cârein hag istimein é fæçon erbet en avantageu hun nès drès er réral; hi e zihuenne doh-emb ehué clasque er mêlodi, en inour hag er gloer, péré nen dint deliet nameit d'en dud gouriennet ér vertuyeu noble hag excellant. Hi e hélie neoah er gonseil e ra er Sperèd-Santel dré Salomon, péhani hun avertisse de vout sourcius a hur réputation : rac er réputation nen dé quet diazéet ar en excellance ag ur vertu pé parfection, mæs ar er gomportemant divlame hag ar er vuhé direbreiche; hag èl ne zihuenne quet doh-emb en humilité credein é omb réglet mad én hur buhé, ne zihuenne quet doh-emb ehué cârein ha conservein guet sourci hur réputation. Gùir-é, quenavé m'en dès er garanté dobér ag er réputation, en humilité hé disprisehé hoah; mæs èl m'en dé unan ag er mein principal ar béré é ma diazéet en union hag en hantis e zou étré en dud, rac ma n'hun nès quet ur réputation vad, ne chervigeamb de nitra d'er réral; é contrel, ni e hroa gueu doh-t-hai dré er scandal e hroamb dehai. Dré er ræson-zé er garanté hun oblige d'hé hârein ha d'hé honservein, hag en humilité ne vlame quet er garanté nag er sourci-zé.

Er réputation vad e zou eit mab-dén er péh mei en deliàu glas eit ur huén. En effèd, deustou n'istimér quet pand en deliàu ag ur huén, bràuoh-é neoah e nehai, hag ind e chervige de gonservein hé fréh durant m'en dint tinér. Er réputation a nehi hé hunan nen dé quet ehué un dra quen hoantus; mæs hi e rante hur bubé cærroh hag hur secoure hilleih de gonservein hur vertuyeu, drès peb-tra er ré péré e zou hoah tinér ha goane : rac en obligation de zehuenne hur réputation ha de vout é gùirzoné er péh ma credér é omb, e ra d'un inean vaillant ul lusque crihue hag hærrus, péhani e zou neoah douce hag agréable. Conservamb enta hur vertuyeu, Philothé, rac m'en dint agréable de *Zoué*, e balamor de béhani é telhamb gobér ol bun œvreu. Mæs er ré e venne goarne fréh, ne gavant quet é ma assès ou honfitein, ind ou laque hoab é podeu groeit espiès eit quement-cé; hag él-cé ehué, deustou m'en déer garanté divin goarnourès principal hur vertuyeu, ni e elle hoab forh and laquat d'ou goarne er garanté hag er sourci eit hur réputation.

Dihoallamb neoah a monnet é quement-cé guet rai a hærre, beta chipotal é peb momand hag eit un distér tra : rac er ré e zou quen delicat ha quen tinér a sivout ou inour, e havale doh en dud-hont péré e guemére médecineu quentéh él ma santant un diæzemant benao, ne verne péh quen distér-vou, ha péré e revine ou yehaid dré fout clasque er honservein. Ya, er ré e zou rai zelicat ha rai berbuéh de gonservein ou réputation, e elle larót adieu debi: rac un dieérdæt quer bnic e rante hé dén reqnin, ahurtæt én ur fæçon ne elle hanni en andur, hag él-cé hi e larde inemb debou téadeu er goal-gonzerion. Mouguein én bur halon ha disprisein ur goal-gonze, gùir pé gueu, e larér ar hur houste, e zou liés-mad ur moyand gùel eit hé arreste, eit nen dé en drespet, en debat hag er vengeance : rac en disprisance e zistreahe tout; mæs er golér e zougne de gredein é vehé gùir-haval er péh e larér. Er bro-

codil ne hroa quet, e m'ind-i, a zroug nameit d'er ré en dès eune rac-t-ou : ha mé, me lare peneus er goal-gonzereah ne hroa næz nameit d'er ré e hum néhance diarbèn er péh e larér ar ou houste.

A pe huélér un dén é tougein quement a golle é réputation, é commancér de suspettein é vérit ha de hum zefiein ag é vertuyeu. Er hérieu é péré nen dès nameit pondeu coëd ar reviéreu hras, é tougér ne vehènt douguet de quemant divorde deur e za ; mæs él léh ma hès pondeu mein, ne zougér meit er remouleu hlaouehus a zeur. El-cé ehué, en ineanneu péré e zou sôn én ou religion, n zisprise er mor-zé a gonzeu a béré en en dès er goal-gonzereah ahymet er bed ; mæs er ré péré e hum sante goane, e hum néhance eit un distér gonze. A dra-sur, Philothé, pibue-benac e venne streàuein é réputation partout, hé hollou partout ; hag en hani e glasque bout inouret guet en dud disiouoret dré ou fal vuhé, e vérite ehué colle é inour.

Er réputation e zou haval doh un ansaigne péhani e zisco mèn é loge er vertu : er vertu e zelie bout enta partout hag é peb-tra istimettoh eit-hi. Rac-cé mar larér é oh ur higot, rac ma vihuet èl ur gùir grechén, pé é oh ur pouiltron, rac ma hoès pardonnet d'hou nessan en anjuli en doé groeit d'oh, dispriset ol er santanceu-zé : rac open nen dès meit tud sod ha perpet disprisable, dré ul lod vad a ræsonieu, e ellehé laèt quement-cé, ne fautehé quet abandonnein jamæs er vertu eit conservein hou réputation. Er fréh ag er gùé e talle mui eit ou deliàu : ha ni e zelie istimein er madeu intérior ha spirituel mui eit er ré extérior ? Ya, peb-unan e elle bout jalous ag é inour ; mæs ne zeliér quet er hàrein het er follesh ; hag èl ne faut quet gobér nitra capable de vlessein deulegad en dud honeste, ne faut quet ehué clasque pligein d'en dud digampèn. Er Roué-profæt e lare é ma haval téad er goal-gonzerion doh ur rasoér luemmet mad ; ha ui e elle comparagein er réputation vad doh ur haer a bennad bleàu, péré, a

p'en dint bet trohet pé rahet fin, e gresque hilleih stanquoh ha bràuoh eit quênt; mæs mar ou zennér ér mæz ag er pèn, ne gresquant quet mui casi jamæs. Me lare ahué é ma diæz ressuscitein hur réputation, mar damb ha hé distrugein dré ur vuhé diréglet he scandalus; drès peb-tra, mar dé distruget bet er hourien dré ur gomportemant contrel d'el lealdæthont a vubé, péhani, durant ma splannou én hun œvreu, a ella perpet restituein d'emb en inour en davehé er goal-gonzereab scrapet doh-emb. Rat-é quittat en deviseu væn, en darempréd dibourfit, en amité didalvé, er bligeadur, en deverrance-zé, mar strumant un distér tra er réputation; rac bi e talle hilleih mui eit en ol coutantamanteu eg er bed. Mæs mar dé a gaus d'en excelciceu a zevotion, a gaus me evancet ér vuhé spirituel, a gaus ma labouret eit méritein er madeu éternel é vourbouttér, é hrondér, pé memb é hoal-gonzér e han-oh é peb fæçon ér bed; lausquet, èl ma larér, er châs de barhai er el loër, er rasoër eg er goal-gonzereah e chervigeou de nettat hun inour, èl ma chervige er serpe de daillein er huniêg, eit ma tongou gùel ressin.

Ne zistroamb jamæs hun deulegad a ziar Jésus crucefiet; quêrhemb ar é basau guet confiance he franchisse; mæs béemb ehué aviset bag éhuéhet mod: ean e zihuennou hur réputation; he mar permette me vou darnet pé m'bé hollehemb, ne hum chagrinamb quet; quement-cé ne arrihuou nameit eit cresquein hun inour, mamb dirac en dud, ha sonnat én-emb en humilité santel, a béhani un once é hunan e talle mui eit cand livre inour. Mar da d'emb bout blâmet hemb n'hur bou reit occasion, discoamb é gùirioné, guet un isprid dambonær, é ma é gueu é omb bet decriet; mæs arlerh quement-cé, mar gùélemb é tougou er gueu er victoër ar er huirioné, assaiemb disposein hur sperèd de batiantein én ur circonstance quer propre eit hun humiliein. Er gùellan moyend de gonservein sur hun inour e zou d'en abandonnein èl-cé guet hun inean étré deourne en Eutru Doué.

Queméramb enta scùir ar sant Paul, ha chervigeamb hur Mæstre divin, ne verne hag ean e vou dû pé gùen er péh a vrudou en dud ar hur housta; acel-fin ma ellehemb larèt guet David, a pe bligeou guet Doué ma vehemb humiliet; *ó men Doué! a balamor d'oh-é en e mès souffret en disinour-zé hag er méh en dès golet me face.*

Bout-zou neoah deu dra de zifforhe ag er régle general-zó : er betan e selle certæn toifæteu quer blaouahus ha quen infâme, ma telie quement hanni e vehé temallet a nehai, clasque, mar guelle, peb sorte moyand eit hum huennein. En eile e selle certæn tud e zou, de béré é ma a grén necessér ou réputation, a gaus d'er scùir-vad e zeliant rein d'en ol: rac én dihue circonstance-zé é ma ret, guet doustér, poussein beter pèn eit contraignein er ré cablus d'bobér réparation ag en dommage e zou bet groeit : hennéh-é santimant en Tologinéd.

---

## CHAPISTRE VIII.

*En doustér é quevèr en nessan, hag er remædeu inemb d'er golér.*

En oleàu sacret, a béhani en hum chervige en Ilis a houdé amzér en Apostolèd, eit rein er Sacremant a Gonfirmatiòn hag eit beniguein ul lod vad a dreu aral, e zou composet a ivle olivèd ha baume, péré, hemb conze ag er reste, e représante en doustér hag en humilité : dihue vertu cherisset quement guet Calon sacret Jésus, ha péré en dès gourhaménet d'emb a zevri, én ul larèt : *disquet guet-n-eign é on douce hag humble a galon;* èl p'en devehé vennet dré-zé consacrein hur halon d'er chervige, hag hé gloestrein d'en hélie parfæt én é vuhé dré er garanté eit en ihuæ vertu-zé. En humilité e hroa de vab-dén hum acquittein guet parfection ag é sevérieu é quevér Doué, hag en doustér ag é zevérieu é quevér en ol dud. Er baume, péheni

a p'el laquér én deur, e ya d'er sôl, e verche d'emb en humilité; en ivle olivèd, péhani e sàue perpat drès en deur, e verche d'emb en doustér, péhani e sàue mab-dén drès en ol poénieu, ha péhani en dès peb sorte vertu: rac hi-é er vlêhuèn ag er garanté, péhani, amé S. Bernard, nen dé jamæs parfæt, nameit a pe joénte en doustér guet er batiantæt.

Mæs comprenet erhat, Philothé, petra e lare Jésus-Chronist: é ma ret disquein guet-ou bout douce hag humble a galon; hag é ma ér galon é telie bout loget en oleàu mistérius-cé. Rac unan a ardeu brassan hun anemis e zou abusein hilleih a dud guet en dianvès caër ag en ihue vertu-zé. En effèd, péguement e huélér péré n'ou dès meit el langage, en apparance hag er fæçonieu extérior ag er vertuyeu-zé, ha péré, manqua a examinein erhat ou dispositioneu intérior, a chonge bout humble ha dambouær; mæs ind a hum drompe a vras. Æz é hanàuér er sorte tud-cé, a p'ou guélér, deustou d'ou humilité extérior ha d'ou doustér grimaçus, doh hum seuel guet hærre ha guet un orgueil divusur memb d'un distér anjuli benac e hroér dehai, pé ur gonzicg benac a drès a vou arrihuat larèt dehai.

Er gùir humilité hag en doustér sincér e zou ur remæd excellant eit préservein en inean doh er velime hag er gloès a santér liès-mad én isprid hag ér galon diarbèn ar poénieu e arrihue ér vuhé: él ma larér pennus er ré e zou bet piquet pé dantet guet un aire na foéohuant jamæs a p'ou dès queméret ar remæd-hont hanhuat é mesque er boble *græce S Paul*. Mæs arlerh bout bet piquet dré er goal-gonzereah, péhani en dès téad er serpant, mar da d'hur sperèd foenhoein ha d'hur halon arfleuein, ne véemb quet mui é doutance; quement-cé e zou ur merche splan nen dé na véritabl na sincér hun humilité hag hun doustér; nen dès én tout nameit ardeu hag apparanceu trompus.

Er santel hag inourable Patriarche Jojeb, én ur rain congé d'é verdér da retourne da dy é dad,

revé en natur ag é dorfæteu. Me lare ebué én hum gastiamb én ur fæçon pourfitaploh dré ur glabar tranquil ha dalhable a hur fauteu, eit dré ur bæ a chiffe hag a zrespet, péhani ne bade meit ur momand : rac dré un taul hærre èl-cé, ni ou istime non-pas revé ou natur, mæs revé ou inclination. Par-example, un dén péhani e chérisse er burtæt, e hum anquinou bras eit en disterran faute achappet guet-ou inemb d'er vertu-zé, durant ne rei nameit hoarhein ag ur goal-gonze a vras conséquance en devou laret inemb d'é nessan : é contrel, un aral péhani en dès caz doh er goal-gonzereah, e hum afflìgeou bet en dehuéhan poénd eit ur faute distér inemb d'er garanté, durant ma sellou èl ur bagatel ur faute a gonséquance inemb d'er burtæt. Petra e zou caus de guement-cé, nameit rac ma jugeant, en eile hag éguilé, ou bouciance non-pas revé ou ræson, mæs revé ou inclination.

Hui e cille me bredein, Philothé : un tad e za guel a bèn de gorrigein é vugelé é laquat guet doustér ha caranté ou fauteu dirac ou deulegad, eit doh ou hélennein huerbue ha dré golér. Laramb ur memb tra a han-amb bun bunan : a p'bun nès groeit ur faute, ne yamb quet de dærein guet un drespet hærrus é sigur laquat hur halon d'hé devout quæ ; mæs guemeramb-hi dré zoustér, quêntoh dré druhé doh hé fallanté, eit dré imur a gaus d'er faute-zé ; dougambbi bràu de hum réglein guel, hag èl-cé, bi e guemérou ur méh hag ur glahar avantajussoh a hé faute. Aveit on-mé, p'em behé laqueit a zevri ém chonge parrat a grén doh peb sorte péhedeu e vanité, ha ma vebé achappet unan a vras conséquance guet-n-eign, ne garehèn quet temallein me halon ér fæçon-men : nen dous-té ur misérable hag un abominable, bout couéhet én ur péhed a vanité, arlerh quement a résolutioneu mad ? Stronque méhus, dal él ma ous, divergond, difidel de Zoué, ne zeliehès quet mui chongeal én nean. Mæs m'hé horrigehé él-men, él dré druhé dob-t-hi : hama, me halon peur ! ché-ni couéhet él lace doh péhani hur boé que-

méret quamant a résolutioneu de bêllat : ah ! saüamb pronte hag hum zilouyamb a nehou de virluiquin : pedamb Doué d'hobér d'emb miséricorde, béemb én gorto é rei d'emb bout güel ar hur goard én amzér de zonnet, ha retournamh d'en hent a humilité : courageamb, Doué hur secourou, ha ni e hroei un dra-benao a vad. Ar en doustér ag er gorrigèmant amiable-zé é tiazéebèn enta er résolution sôn e guemérehèn de bêllat doh er memb faute ur huéh aral ; hag én intantiun-zé, me gueméreh́é er moyandeu jaugeaplan, ha drès peb-tra avis me zad spirituel.

Mar behé neoah unan-benac péhani ne gavehé quet é ma huarhue assèsar sorta temallationeu-zé eit piquein é galon, ean e zelie hum chervigein a rebraicheu crihuoh ha tuemmoh eit hé dougue d'en devout ur méh sôn a nehi hé hunan, meit m'en devou soign, arlerh un tamicg castimant divergond, d'hé soulagein dré ur gonfiance douce ha santel é Doué, haval doh er Roué-profæt ha penitand David, péhani, é huélet é inean affliget, hé honsolé ér fæçon-men : *Perac é oue-té triste, ô m'inean! ha perac en hum néhancès-té? Laque ha gonfiance é Doué, rac m'er mélou hoah : hui e zou, ô men Doué! er salvedigueah e huélan perpet; hui e zou men Doué.*

A p'hou pou enta er malheur de gouéh én ur péhed benac, sàuet guet un doustér nerhus ha courajus, doh hum humiliein é presance Doué dré en avouéance a hou misér, mæs hemb bout lorhet a hou faute : én effed, perac bout souéhet eit güélet er goanedigueah é vout goana, er fallanté é vout fal, hag er misér é vout misérable? Hou péet neoah ur haz sôn ha nerhus doh en anjuli e hoès groeit de vajesté en Eutru Doué, hag arlerh, retournet guet ur gonfiance ferme ha gredus d'en hanteu ag er vertu, péré hou poé quitteit.



## CHAPISTRE X.

*Ret-é bout éhuéhus d'en affærieu, hemb jamæs hum néhancein nag hum bressein.*

Bout-zou quémb billeih étré éhuéhein doh é affærieu hag hum néhancein a gaus dehai, étré bout diffrai hag hum bressein. En Ælèd e laboure eit hur salvedigueah guet en ol sourci ha diffrai a béré é mant capable. Rac quement-cé e jauge doh ou charité, ha ne zirange quet tam el lehuiné hag er peah a ou stad eurus; mæs, deustou péh quer berhuidanté ou gréd, jamæs ne hum hastant na ne hum néhançant eit hur salvedigueah, rac quement-cé e vehé contrel d'ou bonheur.

Queméret enta sourci, Philothé, ag en affærieu e laque en Eutru Doué étré hou teourne: rac, doh hou carguein a nehai, ean e venne m'hou mælestrehet guet en ol diffrai necesér; mæs dihoallet, mar dé possible, a hum néhancein naç a drelatein dré guement-cé. Rac, dré hum hastein rai, é treboulér er ræson, ha ne vér quet mui ér stad d'hobér él ma faut en dra-memb a gaus de béhani é vér hum hastet.

A pe demallas hur Salvér Jésus-Chrouist santés Marthe, ean e laras dehi: *Marthe, Marthe, hui e hum néhance hag e hum dreboule guet hilleih a dreu.* Remerquet erhat, Philothé: pe n'hi dehé quet bet nameit ur sourci jaugeable, n'hi dehé quet hum dreboulet; mæs, rac ma hum néhancé hilleih, hi e hum dreboulas, ha chetu a betra en hé zemalle hur Salvér. Er reviéreu péré e ride doucicg ha perpet d'ur memb som, e zougue batimandeu caër ha pihuiq a bep sorte marhadoureah; hag er glàu douce ha modéret e deilla en doar él léh ma couéhe. Mæs er remouleu deur hag er reviéreu herrus, péré e ride guet un dibord blaouahus, e revine hag e fonde tout, ha hoah nen dint prope de sorte commerce erbet; juste èl er glàu bras ha bouillardeu gu-

run péré e ravage en doar labour hag er parqueu él léh ma conéhant. Gùir-é, biscoah ul labour groeit guet un hærre divad nen dé bet groeit mad : hum hastet ar bou couar, èl ma lare er hoh proverbe : en hani e ride forh hærrus, emé Salomon, e zou ér riscla a gouéh quement pas e hroa, hag un dra groeit mad e zou perpet groeit é cource assès. Er bon boutèd e hroa hillaih mui a vrud, hag e zou perpet pressettoh eit er gùiren, ha ne hroant nameit coer, ha jamæs mél; hag èl-cé er ré péré e gonduie ou affærieu guet quement a vrud ha guet un hærre qnen néhançus, ne hroant quet jamæs paud a fortune, ha hoah ne talle nitra er pehicg e hroant.

. Nen dé quet dré ou stoque, mæs quêntoh dré ou zolpe bras én hun importune er hélion; hag en affærieu a gonséquance n'hur gênant quet quement èl un nivér bras e ré vihan. Queméret enta doucicg ha tranquil en affærieu ér mod ma teint, hag hum impléet de bep hani revé hé zro : rac mar clasquet gobér tout ér memb amzér, hag ou louyein en eile guet éguilé, hui a rei piquôl lusqueu a sperèd, péré hou quiviniou, ha lièr mad ne houniehet nitra nameit ur yoh disconfortance péhani hou laquou a blad.

En hou ç'ol affærieu, ne hum fiet nameit ar brovidance en Eutru Doué, péhani é hunan e elle ou honduie d'er pèn. N'hé lausquet quet neoah d'hobér tout ; mæs hum impléet a hou costé guet ur studi ræsonnable a guement ma oh capable. Arlerh quementcé, mar e hoès ur gùir gonfiance é Doué, beah assuret en en devou hou ç'affærien un issu eurus eit oh, deustou ne vou quet marcé d'hou chonge.

Ér mælestremant ag en danné, groeit èl er vugalé vihan, péré, durant m'en dint croguet guet un dourne é hani ou zad, e hum zivertisse guet en aral é chairrein fréh pé boquetteu : me venne larèt é teliet perpet hum zerhel én aboeissance édan protection hou Tad péhani e zou én nean, én ur gonsiderein erhat é ma croguet én hou tourne, èl ma lare er Scritur, eit hou conduie én hènt mad; hag én ur zis-

troein hou teulegad mar-a-huéh trema-z-ou, eit remerquein hag ean e gave mad er péh e hroet, dihoallet, drès peb-tra, ne zehé en hoant da gastume danné d'hobér d'oh lausquein é zourne ha disprisein é brotection : rac mar hou ç'abandonne, beah sur quement pas e rehet, é stoquehet hou fri doh en doar. Rac-cé, Philothé, él labourieu ordiœr, péré ne houlennant quet ur berne sourci, chonget quêatoh é Doué eit én hou ç'affærieu; hag a pe veint eg ur gonséquance quer bras ma véritemt tont hou ç'attantion, n'ancoéhet quet boah e seuel mar-a-huéh hou teulegad trema Doué, haval doh er ré e zou er er mor, ha péré, eit conduie ou batimant, e selle liessoh doh en nean eit doh en deur. Mar groet èl-cé, Doué e labourou guet-n-oh, én-oh hag eit oh, ha hui e dennou a hou labour en ol gonsolation a béhani é ellet bout én gorto.

## CHAPISTRE XI.

### *En Aboeissance.*

En garanté hé hunan-é hur rante e zevri parfæt, mæs en aboeissance, er huertæt hag er beurenté e zou en tair vertu principal péré hur secoure d'errihue ér barfection : rac en aboeissence e gonsacre hur speréd de gârein ha de cbervige Doué; er huertæt e bloestre dehou hur horve hag er beuranté hur maden. En tair vertu-zé e zou, haval-vehé, en tri branque ag er groéz spirituel ar béhani é omb crucefiet guet Jésus-Chrouist : diazéet-ind ar ur bedairvèd, péhani e zou en humilité santel. Me chonge nen dé quet oonze ag en tair vertu-zé revé m'hum ingagér debai pé dré ur rô solannel én un urh benac, pé dré ur rô simple e ellér gobér e nehai ér bed dré ræsonieu légitime : rac, deustou ma fournisse ur rô billeib a hræceu hag e vériteu d'er vertuyeu-zé, neoah er pratique e nehai hemb promesse erbet e elle assès hur honduie d'er barfection. Gùir-é, er rô solannel e

hroér a nehai e établisse en dén ér stad a barfection; mæs hout-zou quêmb hilleih étré er stad a barfection hag er barfection : rac ol en Escobèd hag er Venéh e zou ér stad a barfection, ha nen dint quet neoah ol parfæt, èl ne huélamb nameit rai. Assaiamb ente ol pratiquein er vertuyeu-zé, peb-unan revé mei galbuet guet Doué. Rac deustou n'hul laquant quet dré-z-hai ou hunan ér stad e barfection, ind bur rantou neoah parfæt, hag open quement-cé, obliget-omb tout de bretiquein en tair vertu-zé, deuston nen d'omb quet tout obliget d'ou fratiquein ér memb fæçon.

Bout-zou deu sorte aboeissance : unan necessér, hag en aral a volanté vad. El lézenneu ag en aboeissance necessér hou ç'oblige d'aboeissein guet humilité d'hou Mistre spirituel, èl mei d'er Pab, d'hou Escob, d'hou Person ha d'er ré en dès cargue a han-oh a ou ferh; hui e zelie hoah aboeissein d'hou Mistre tamporel, de larèt-é, d'er Roué ha d'en Officerion e lis carguet a laquat er police ér ranteleah; hui e zelie anfin aboeissance d'hou mistre a diegueah, de larèt-é, d'hou tad ha d'hou mam, d'hou mæstre ha d'hou mæstrès. Hanhuein e rér en aboeissance-zé necessér, rac hanni ne elle hum dispansein a aboeissein d'é vistre. Doué en dès laqueit étré ou deourne é autorité eit conduyein guet mæstroni er ré e zou édan d'hai. Aboeisset ente d'er péb e ordréneint; ha chetu é petra é consiste en aboeissance necessér, a béhani hanni ne elle bout dispanset Mæs eit rantein parfæt en aboeissancé-zé, héliet hoah conseilleu ha memb desirieu hag inclinationeu er ré e gommande ar-n-oh, é quement ma permettou d'oh er garanté hag en avis-mad (prudance). Aboeisset a pe vou commandet d'oh un dra-benac agréable, èl mei daibrein pé hum zivertissein; ha deustou nen dès quet, haval guet-n-oh, mérit bras é aboeissein ér sorte circonstanceu-zé, ur si bras vehé neoah diaboeissein. Aboeisset a pe vou commandet d'oh un dra-benac é péhani ne gavehet na droug na mad, èl mei dougue en habid-

men pé en habid-hont, tremeine dré en hènt-men pé dré un hènt aral, conza pé tàuein ; hag bou ç'ahoeissance e vou hilleih méritable. Aboeisset e pe vou commandet d'ob treu diæz, garhue ha poénius, hag hou ç'ahoeissance e vou parfæt. Aboeisset enfin hemb deuhantérein guir erbet, ha memb guet doustér ; aboeisset hemb dalé, ha memb guet gièd ; aboeisset hemb néhance, ha memb guet joé ; drès peb-tra, aboeisset guet caranté hag e halamor d'en hani péhani, dré garanté eit omb, e zou bet aboeissant bet er marhue ag er groéz, ha péhani en dés istimet gùel, emé sant Bernard, colle é vuhé eit manquein d'en aboeissance.

Eit disquein aboeissein a galon vad d'er ré e gommande ar-n-oh, hum accourcet de bléguein hou volanté de hani hou ç'assortemant, én un hélie hemb debad erhet ou santimanteu, quel lièз gùéh ne huélebet quet droug erbet én-hai ; hag open hum hroeit e volanté vad doh inclinationeu ræsonable er ré e zou édan d'oh hemb exelcein jamæs hou ç'autorité ar nehai én ur fæçon réjoulus, durant ma hroeint ou devér. Farie e ra er ré péré e grède é aboissehènt forh æz pe vehènt én un urh henac, durant ma santent diæzemant ha dongér é aboeissein d'er ré e gommande er nehai ér bed e berh Doué.

Ni e hanhue aboeissance e volanté vad en hani de béhani nen d'omb quet contreignet dré lézen erbet, ha de béhani en hum obligeamb e han-amb hun hunan, dré hur choége hag hur vad volanté. Nen dés hanni hag e elle choége é dad hag é vam ; nen dé quet ordinær ma choégehemb hur Roué, nac hun Escob, ne memb lièз mad hur prièd ; mæs peb-unan e choége é govézour hag é dad spirituel. Hama, a pe hoés-ean choéget, ne verne quet ha hui e aboeissou dehou guet humilité hemb gobér rô a guement-cé, pé ha hui e hum obligeou dré rô d'aboeissein, èl ma hroas santés Thérése, péhani open er rô solennel a aboeissance hé doé groeit d'er priol e hé urh, e hum obligeas hoah, dré unan simple, d'aboeissein d'en

tad Gratian: en aboeissance-zé e hanhuér a volanté ved, rao ma ta a hur choége hag a hur volanté.

Ret-é aboeissein é general de ol er ré e gommande ar-n-amb; mæs ret-é hoah aboeissein de bep-hani é particuliér, a fæd en treu e selle é autorité; ret-é aboeissein d'er Rouanné a fæd er péh e selle er police hag er goarnnureah a ou ranteleaheu; d'en Escobèd a fæd er péh e selle er réglemanteu ag en Ilis; d'un tad, d'ur vam ha d'ur priéd a fæd er péh e selle er rangemant ag en tiegueah; d'un tad spirituel e fæd er péh e selle affærien particuliér hun inean.

Groeit d'hou tad spirituel ordrénein d'oh en ol actioneu a zevotion e zehet gobér. Dré-zé, ind e hum gavou hilleih gùel: rac open er vadeleah hag er mérit e elleint ou devout a nehai ou hunan, ind ou devou hoah er mérit ag en aboeissance, dré béhani é veint commandet hag a béhani é receueint ou bihuance.

Eurus en dud aboeissant! rac Doué ne bermettou quet jamæs ma farieint!

---

## CHAPISTRE XII.

### *Requis-é goarne er Burtæt.*

En burtæt e zou flourdelis er vertuyen, hag hi hur rante ag er bed-men quasi haval doh en Ælèd. Partout él lèh n'hum gave quet er burtæt, nen dès nitra caër, ha purtæt parfæt mab-dén e zou er huerhtæt. Hanhuein e rér er vertu-zé honestis, hag er pratique a nehi e hanhuér inour: hé hanhuein e rér hoah santeleah, hag er vince contrel dehi e hanhuér corruption. Én ur guir, er vertu-zé en dès en avantage, drès en ol vertuyen aral, de vout assamble vertu en inean hag hani er horve.

Nen dé quet jamæa permettet arrestein é fæçon erbet er squêndeu d'ur bligeadur lubrique, nameit ér stad légitime a briédereah, péhani, dré é santeleah, e elle reparein èl ma faut er hol e elle souffrein

en inaan dré er bommerce-zé : ba hoah é ma reqnis réglein quen crhat en intantion, ma vou dilouie he divlam er galon a bep sorte lousteri. Er galon pur e zou haval doh er vam-perlen, péhani ne receu lom deur, nameit en bani e gouéhe ag en nean : rao er galon pur ne souffre pligeadur erbet, nameit en hani e zou staguet doh er stad a briédereah, revé mei institutet dré en Eutru Doué : passet quement-cé, er chonge é hunan nen dé quet memb permettet. Me gonze ag ur chonge de béhani é tougue el lubricité, ha de béhani en hum arreste er sperèd a vad ha libre volanté.

1.° Ehuéhet, Philothé, ag hum arresta nag a souffrein, a hou vad volanté, nitra a ol er péh e zou dihuennet, hæd-ha-hæd, a fæd er vince a baillardigueah, èl mei é general tout er péb e zou dlhuennet doh en dud diméet, pé a zou memb contrel d'er régleu ag er stad a briédereah.

2.° Pêllcit ha resistet, é quement ma allebet, doh er pligeadurieu væn ha dibourfit ag er squéndeu, deustou péh quen honeste ha quer permettet vehênt.

3.° Ne staguet quet hou calon doh er pligeadurieu necessér hag ordrénet : rac, deustou mei ret pléguein d'er ré e zou staguet doh er fin eit péhani é ma institutet er briédereah santel, ne faut quet jamæs bum durel dehai a sperèd nag a galon. Arlerh tout, er vertu-zé e zou necessér de bep vacation én ur fæçon ne fehé quet bout credet. Er stad a intanhuigueah, er burtæt e zelie bout vaillant eit hum zihuenne dob er bligeadur, non-pas hemb quin a fæd en amzér presant ha de zonnet, mæs hoah mui a fæd en amzér tremeinet, péhani a hum bresante attàu én isprid hag en attabein dré chongeu perpet dangerus. Chetu patra e souéhé sant Augustin é huélet én é ami braa Alipe er burtæt admirable hont, péhani en doé-ean délivret gronce ag er santimanteu, ha memb ag er chongeu a é ol dibordemanteu tremeinet. Én effèd, en ol e houér é ma æz goarne pêl-amzér fréh péré e zou hoah tout én ou féh ; mæs ur huéh meint gouibuet

pé darnet, na chomme mui meit ur moyand d'ou goarne; de larèt-é, doh ou honfitein é sucre pé è mél. Me lare ehué é hès hilleih a voyanden de gonservein erhat er burtæt durant m'en dé én hé féh; mæs ur huéh mai bet collet, nitra ne elle mui hé honservein, nameit un devotion sôn, péhani e mès liès comparaget doh doustér er mél.

Er stad a huerhedigueah, er burtæt e houlenne un inean simple hag ur gouciance forh delicat, eit pêllat doh peb sorte chongeu curius hag hum seuel drès en ol pligeadurieu ag er hicg dré un disprisance résolus ha plæna a ol er péh e zou quemun étré mab-dén hag el lonnéd. A dra-sur, er burtæt parfæt e zou hilleih gùel hag avantajussoh d'en ineanneu pur, eit ne vehé tout er péh na fehé quet bout comparaget doh hé farfection: rac, èl ma lare sant Jérôme, en diaul ne elle quet souffrein ma chommou mab-dén én inorantèd salvus-cé ag er bligeadur; ha rac-cé, ean e assai ahoel dougue en ineanneu-zé d'en desirein, én ur bresantein dehai chongeu faus én efféd, mæs quen agréable én apparance, ma ta da ben a ou zrelattein, rac ma hum amoêdant, èl ma lare bosh en Tad santel-zé, beta istimein er péb ne hanàuant quet. Chetu petra e zou caus d'ul lod vad a dud youanq, gouniet dré ur faus ha fol istime ag er pligeadurieu lubrique, ha dré ur guriosité nehançus ha rai dinér, hum durel dehai én drespet d'er bol antiér e hroant a ou avantageu tamporel hag éternel; haval doh papillonnèd péré, é chongeal é ma quen douce er flamme ag en tan èl ma tiseo bout caèr, e ya pebeile-pèn de hum losquein én-hi.

A fæd er stad a briédereah, nen dès meit en dud lourt a sperèd e elle chongeal nen dé quet necessér d'en dud diméet goarne er burtæt: honnéh-e neoah credan quemun er boble; mæs ind e hum drompe a vras. Rac er burtæt e zou absolumant necessér ér stad a briédareah, ha memb ag un necessité sterde, nonpas beta refuse en droedeu e zelie en dud diméet en eile d'éguilé, mæs eit hum zerhel juste d'er péh e zou

entande enès ne gonean quet e dreu tout-a-fæt dishoneste, péré e revine gronce er burtæt.

Er vertu-zé en dès hé mamen ér galon, hag *hé* fratique extérior e gonsiste é réglein hag é nettat erhat er squêndeu : rac-cé en bé hollér quer-cloua dré er squêndeu extérior, èl dré er chongeu ag en isprid, ha dré en desirieu ag er galon ; hag èl-cé, en disterran erreste libre ag er squêndeu er un dra dishoneste guet un intantion dishoneste, e zou ur gùir lubricité. He chetu perac é laré en Apostol d'er guetan crechénion : *Mem berder, ne vèet quet memb hanhuet er baillardiah èn hou mesque.* Er gùiren ne zihoallant quet hemb quin e douchel doh ur horve brein, mæs ind e bêlla doh er fal vlas e sortie á nehou. Remerquet, mé hou pède, er péh e lare er Scritur santel a zivout er Pried ag er hantiqueu : na guet e vistérieu ! er mirrhe e zivire e zoh hé deourne, ha hui e houér penaus el liqueur-zé e breserve doh er gorruption, hé divés e zou erriet guet ur saien rû, ha quement-cé e lare d'emb penaus er honzeu, un nitraic dishoneste, e laque er burtæt de rûein ; hé deulegad e zou comparaget doh ré ur glom, rac m'en dint net ha glan ; hi hé dès bizeuiér eur doh hé discoharne, hag er mantal précius-cé e verche d'emb er burtæt ; hé fri e zou comparaget doh ur cèdre eg el Liban, péhani e daule ur vlas excellant hag a béhani er hoêd ne fehé quet breinnein. Petra e senefie ol en treu-zé ? Chetu stad en inean devot, gùirhiés, glan, pur hag honeste én hé ol squêndeu extérior.

Diar guement-cé, me ya de larêt d'ob ur gonze forh remerquable, péhani, revé m'en assure en Tad Yehan Cassian, e zou sortiet e vêg sant Basile. Én ur gonze e nehou é hunan, ean e lares un dé guet un humilité vras : *Ne houyan quet*, emé-ean, *petra-é er groagué, ha neoah nen d'on quet guèrhe.* A dra-sur, ellein e rér colle er burtæt parfæt-cé é quel lies a fæçon èl e zou e sorte péhedeu a baillardiah, péré, revé meint bras pé bihan, e hoanna, pé e boalvlesse, pé e zistruge gronce er vertu-zé. Bout-zou

certæn libertéeu beye, boufon ha rai dinér, péré, eit gùir larèt, ne hroant quet hé holle; mæs ind hé goanna, ind hé nàue hag e hroa dehi colle hé splandér. Bout-zou libertéeu aral péré nen dint quet hemb quin beye, mæs vincius; péré nen dint quet hemb quin boufon, mæs dishoneste; péré nen dint quet hemb quin tinér, mæs criminel ha péré e vlesse d'er bihannan er burtæt én ur fæçon marvel; me lara d'er bihannan, rac mar douguér el libertéeu-zé bet en deuéhan efféd ag er bligeadur lubrique, ind hé laha bet en deuéhan gourien, hag ér circonstanceu-zé é collér er vertu-zé én ur fæçon méhussoh ha malhurussoh, eit ha pe vehé collet dré er fornication, na memb dré en adultér ha dré en inceste: rac, deustou mai er ré-men péhedeu bras, er ré-hont neoah e zou, ravé Tertulien, torfæteu ha péhedeu monstrus. Hama, Cassian ne gredé quet, na mé ehué, é venné sant Basila hum accusein ag un dirol haval doh er ré-zé, a pe laré ne oé quet guèrhe; ha me grède, guet ræson, ne gonzé nehou azé nameit ag er ehongeu lubrique, péré ne hroant meit attahinal en isprid hag er galon, e béré er burtæt a zou bet attàu quer caër dirao deulegad en meanneu vaillant, meint bet jalous bet en deuéhan poénd a hé honservein.

Ne hantet jamæs en dud péré e houyehet e vou corromplet dré el lubricité; drès peb-tra, mar dint, èl ma arrihue quasi perpet, divergond ha lubrique tout assamble.

Larein e rér penaus er bohèd é touchal guet ou zéad hamb quin ur huèn alamandès, péhani e vehé ag un espéce douce, a rante hé fréh huerhue; hag en dud-eé, péré en dès incannen brutal ha lous, ne ellant quet paud conze doh hanni, mál pè moès, hemb ne hroant un næz vras d'er burtæt, haval doh er basilicg, péhani e zougua é velima én é zeulegad hag én é hanal.

É contrel, bourret é hantain en dud guèrhe ha vertuus; leinat liès el livreu saorat: rao conzeu en Eutru Doué e zou guèrhe, hag ind a rante guèrhe

en nemb ou hâre. Rac-cé David ou homparage doh ur mein précius hanhuet topaze, péhani en dès ur vertu spécial de zistannein er gord inclination d'er péhéd.

Hum zalhet perpet état Jésus-Chrouist crucefiet, pé a sperèd dré er méditation, pé a gorve hag é güirioné dré er gommunion vad. Hui e houér, er ré e gousque ar er lezeuen hanhuet *agnus castus*, e guemére, hemb ne chongeant, dispositioneu avantajus d'er burtæt : credet ehué penaus é reposein hou calon ar hui Salvér Jésus-Chrouist, péhani e zou é güirioné en Oén-glan, hui e gavou quênt-pêl hou ç'inean, hou calon hag hou squêndeu netteit tout ag en ol pligeadurieu ag er hieg.

## CHAPISTRE XIV.

### *Er beuranté a sperèd é creis el larganté.*

*Eurus er ré peur a sperèd, rac dehai-é ranteleah en Nean!* Malheur d'er ré pihuiq a sperèd, rac er misér hag en ihuerne e vou ou fartage! En dén pihuiq a sperèd e zou en hani en dès é sperèd én é zanné, pé é zanné én é sperèd. Hag en dén peur a sperèd e zou en hani nen dès quet danné é fæçon erbet én é sperèd, nag é sperèd én danné. En einèd hanhuet alcion e vatisse ou néh én ur fæçon admirable : ind er gros ar vord er mor ér meinb forma guet un aval, hag er cimante quer ferme tro-hatro, nameit un toullicg distér e lausquant d'er-hlué. El-cé hag é tehé en deur édan d'ou, ne antré lom disbarh, mæs ean e flode quentéh hag e hum zalhe perpet drès en boul. Er fæçon-zé, ean e chomme é creis er mor, drès er mor ha mæstre d'er mor. Chetu limage hou calon, Philothé, péhani e zelse bout perpet digueor doh en nean, ha perpet chairret doh er garanté eit en treu tamporel : mar d'oh pihuiq, conservat hou calon én un distag perhuéh doh hou tanné; sauet-hi perpet ihuelloh eit-hai, acel-fin, é creis en danné, ma vou drès en danné

he mæstre d'en danné. Naren, ne lausquet quet er speréd-cé, e hoès receuet ag en nean, de hum louyein é caige er madeu ag en doar: é contrel, placet-ean drés er péh e zou amisplan én-bai, eit me hum zougou muyoh-mui trema en nean.

Bout-zou quêmb hilleih étré en devout ampoéson ha bout ampoésonnet: er ré e laboure é hobér drammeu en dès én ou zy quasi quement sorte ampoéson-zou, eit ou impléein én ou drogueu, revé er siance e ou méchér; ha ne ellér quet larèt é mant empoésonnet eit quement-cé, rac en ampoéson-zé nen dé meit én ou boutieleu. Hui e elle chué bout danné, hemb bout pussuniat dré en ampoéson e zougant dré ou natur, meit ma veint én hou ty, ha non-pas én hou calon. Bonheur bras ur hrecbén e gonsiste é vout pihuiq én effèd, ha peur e galon: rac dré-zé ean en dès én un taul en æzemanteu ag en danné eit er vuhé-men, hag er mérit ag er beuranté eit er vuhé aral. Alles! Philothé, biscoah dén nen dés avouéet é oé evar: nen dés hanni ne gave un digaré benae eit cuhein ur si quer méhus. Unan e lare en en dès ur vanden bugalé; en arel e lare é ma obliget, eit derhel é rang, d'hobér un établissemant sôn hag avantajus: hanni ne gave en en dès rai a zanné; ha bamdé é cavér necessitéeu nehué eit dastume muyoh-mui: er ré evariciusan ne chongeant quet é mant é couciance cablus ag er vince-zé. En evarice e zou un derhian estrange, péhani, ael-mui ma te de vout cri ba berhuant, e hum guhe muyoh-mui. Moyse e huéles ur bod é losquein dré un tan couéhet ag en neen, hemb ne oé distruget; mæs é contrel, en evarica e zevore hag e boèhe en avaricius hemb el losquein; pé ahoel ne sante quet nehou er bloès eg en tan péhani en daibre, hag ean e selle er séhet cri hag éelhus e ra dehou en derhian-zé, evel ur séhat forh douce ha naturel.

Mar santet en e hoès un hoant gredus, dalhable ha néhançus d'hou pout maden péré ne hoès quet,

hui e elle credein é oh avaricius, deustou péguement é larehet penaus ne garehoh quet hou poutind inemb d'er justice. Haval-oh doh un dén clen péhani, dré m'en dès un desir bras, dalbable ha néhançus d'ivet, e zisco essès en en dès en derhian, deustou ne venne ivet nameit deur.

O Philothé! ne houyan quet hag ean e vehé forh juste desirein en devout dré voyandeu juste er péh e epparténe dré justice d'un aral : rac, haval-é é vennebemb hum æzein én ur ziæzein hun nessan. En hani e bossède un dra-benac dré justice nen dès ean mui a ræson d'er goarne guet justice, eit n'hun nés-ni de zesirein hur bout-een inemb d'er gùir ha ræson? Perac enta é hoantehemb-ni en diæzein eit bum æzein? A dra-sur en desir-zé, hag é vehé-ean léal, e vehé neoah contrel d'er garanté; he ne gerehemb quet ma rebé un aral quement-cé d'emb. Chetu petra e oé het péhèd Achab, de lerèt-é, de vennein en devout inemb d'er gùir ha ræson gùiniêg Naboth, péhani e venné, guet mui e ræson, hé honservein. Er Roué-zé hé desires hilleih, pêl-emzér ha guet néhance: hag èl-cé ean e offançás en Eutru Doué.

Ne hoantet qnet maden hou nessan bet que ne hoantei hou nessan hum zizobér e nebai; he nezé en desir en devou de hum zizobér e rantou juste ha charitable en desir hou pou d'en devout-ind. Ya, coutant-on ma hum impléehet de gresquein hou tanné, meit ma héliehet er régleu ag er garanté quer-clous èl er ré ag er justice.

Mar câret en danné e bossedet, mar digueoret bras hou teulegad doh-t-hai, mar déhou sperèd én-hai, mar dé staguet hou calon doh-t-hai, mar e hoès un eune chagrinus a ou holle, hoah e hoès, credetmé, un tamicg terhian, ha nen dé quet hoah marhue tout en tan eg en evarice én hou calon; rac en dud en dès en derhian e ive en deur e rér dehai, èl pe vehé dré scrape, guet ur studi hag ur joé péré nen dint quet naturel nac ordinæs

d'en dud yah; ha nen dé quet possible cavouet paud a bligeadur én un dra péhani ne gârér quet paud. A pe gollet un dra-bonac a hou madeu, mar santet bou calon affliget he disconfortet, credet-mé hosh, Philothé, er garanté disordre e hoès dobt-hai e zou ceus: rac nen dès nitre e zisco gùel é câramb hilleih un dra, eit a pe hum effligeamb hilleih e pe za d'emb er holle.

Ne lausquet quet enta bou calon de zesirein en danné péré ne hoès quet; n'hé staguet quet doh er ré e hoès; ne hum ei-confortet quet eit er bolleu e arrihuou guet-n-ob: èl-cé hui hou pou un tamiog ræson de gredein penaus, deustou ma oh pihuiq én effêd, nen d'oh quet neoah a galon; mæs é oh memb peur a speròd, ha dré guement-cé, eg en nombre ag er *ré* eurus, rac ranteleah en nean e zou d'oh.

## CHAPISTRE XV.

### *Er fæçon de bratiquein er gùir beuranté é cresa él larganté.*

Ur pentour brudet, hanhuet Parrhesius, e hroas ag er boblo a Athéneur porterèd péhani e oé inventet guet un isprid admirablo: rac eit pentein juste imur scan, valigueant ha dibarfæt er boble-zé, ean e arranquas hilleih e figurieu péré e represanté én ur memb teulen caractérieu tout contrel en eile d'éguilé, a vinceu hag a vertuyeu, e golér hag e zoustér, a orgueil hag a humilité, a gourage hag a landrennage, e braoiustæt hag a rustoni, ha chetu tosticg penaus é carehèn, Philothé, laquet dòn én hou calon er pihuidigueah hag er beuranté, ur sourci bras hag un disprisance dòn ag er madeu tamporel.

Beah perhuéhoh d'hobér pourfittein hou tenné eit nen dé en dud eg or bed: rac, me houlenne guet-n-oh, er ré de béré é recommande er roué er soign ag é jardrinieu, n'ou dès ind mui a sourci d'ou labourat ha d'ou auzein caérran ma ellant, eit pe vehé ou ré

prope vehênt? Perac é hroant-ind quement-cé? Rac ma considerant er jardrinieu-zé èl ré ou roué, de béhani é clasquant plijein. Philothé, en danné e zou étré hun deourna nen dint quet d'emb; ha Doué, péhani en dès-ind reit d'emb de vælestrein, e houlenne m'ou laquehemb de bourfitteiñ. Bout sourciable a hehai e zou enta gobér un dra agréable de Zoué; mæs, hoah ur huéh, ret-é ma vou brassoh ha perhuéhoh er sourci-zé, èit nen dé hani en dud ag er bed, péré ne labourant nameit a balamor debai ou hunan; mæs ni e zelie labourat a balamor de Zoué. Mæs èl mei perpet berhuidant ha divergond er garanté hun nès doh-emb hun hunan, er sourci, péhani en dès é vamen ér soste caranté-zé, e zou ehué læn a fâche, a chagrin hag a néhance; é contrel, caranté Doué e ziazé ér galon en doustér, en dranquillité hag er peah; hag er sourci réglet dré er garanté-zé, e zou ehué douce, tranquil ha dambonæi, beta memb ér mælestremant ag er madeu tamporel. Conservamb enta hun danné guet un isprid douce ha tranquil, hag hum impléamb d'ou hresquein revé en dobérieu véritable hag en occasioneu juste hun nès d'er gobér a rac Doué e venne ma hum gomportehemb èl-cé dré garanté eit-on.

Mæs dihoallet a farie; rac er garanté en dès mabdén eit-ou é hunan en trompe guéhavé, rac ma copie quer brâu caranté Doué, ma vehé bean queméret eit-hi, hag eit dihoal doh en dromperah-zé, ha doh en dangér ne droéhé er sourci légitime-zé de vout ur gùir avarice, ret-é, open er péh e mès laret ér chapistre tremeinet, pratiquein liès ur sorte peuranté benac é creis hou madeu bras.

Hum zizobéret liès ag un draïc benac a hou tanné eit secour er beurerion: hui e vou peurroh ag er péh e rehet, ha sel-mui é rehet, peurroh-peur vehet. Doué e rantou d'oh, gùir-é, er péh hou pou reit, hag ér bed-aral, hag ér bed-men; rac en alézon e zou ur vamen a zanné; mæs én attrétant m'er rantou d'oh en Eutru Doué, hui e vou attâu lodêc ér mé-

riteu eg er baurenté. O na santellet! ô na pihuiquet ur beuranté-é en alézon a Grechéneah!

Câret er beurerion hag er beuranté, hag er garantéзé hou rantou peur é gùirioné : rac, èl ma lare er Scritur, ni e za de vout haval doh en treu e gàramb. Er garanté e rante ingal en dud péré e hum gàre : *Pihue e zou clan*, e laré sent Paul, *hemb nen d'on clan guet-ou?* Ean e ellé larèt : pihue e zou peur, hemb nen d'on peur guet-ou? Er garanté er ranté haval doh er ré e gàré. Mar câret enta er beurerion, hui e zougou lod a ou feuranté, ha hui e vou haval doh-t-hai.

Hama, mar câret er beurerion, hum bliget doh hum gavouet én ou hompagnoneah, doh ou gùèlet én hou ty, doh ou visitein én ou zyér, doh ou lausquein de dostat d'oh én ilsien, ér ruyeu hag él léh eral. Conzet doh-t-hai èl pe veheoh peur èl d'hai. Mæs beah pihuiq e zeourne én ou hevér; de larèt-é, partaget guet-hai er péh en dès reit Doué d'oh mui eit dehai.

Ha hui e zou coutant a hobér un dra-benac open, Philothé? Hama n'hum gontantet quet e vou peur èl er beurerion; mæs beah memb peurroh eit-hai : ha penaus, e laret-hui, é hroein-mé quement-cé? Chetu penaus-é : hui e houér, er servitour nen dé quet quement èl é væstre : hama, hum daulet de chervige er beurerion; quêrhet d'hobér ar ou zro e pe veint clan ar ou gulé; aprestet dehai hui-memb, a hou ç'hani, de zaibrein ha d'ivet; hum impléet guet humilité d'hobér ul labour benao eit-hai. O Philothé! chervige èl-cé er ré peur e zou un dra inouraploh d'un dén aveit bout Roué. Diarben quement-cé, n'ellan quet istimein assès gred berhuidant sant Loeis, unan eg er Rouanné brassan e zou bet biscoah édan tro en heaul; mæs me lare ur Roué bras é peb fæçon : ean e chervigé forh liès doh taule peurerion péré e vâgué; bout e oé quasi bamdé tri é taibrein guet-ou; ha liès ean e zaibré ou restageu auben, dré er garanté tinerran doh-t-hai ha doh ou

stad; ean e visité en hospitalieu, hag e hum laqué de chervige er ré péré en doé en drougueu horriplen, èl er ré lovre (léprus), er ré e oé brein ou horve guet er goulieu, hag er ré daibret guet er malitouche; ean e ranté dehai er chervigeu-zé digabel-caër hag er é zeulin, rao ma respetté én bai Salvér er bed; hag ean ou chérissé guet ur garanté quen tinér, èl en hani en dès ur vam é quevér hé broaidur. Santés Elizabeth, merb d'er Roué a Hongrie, e hum vouté liès-mad é mesque er beurerion; hag eit hum zivertissein guet hé Damèd, hi e hum husqué gùéhavé èl ur beurès, én ul larèt dehai: pe vehèn peur, chetu penaus é vehèn gusquet. O Philothé! na peurret-oé er Prince hag er Brincès-zé é cieis ou larganté! na pihuiquet oènt ind én ou feuranté! Eurus er ré e sou peur èl-cé! rac dehai-é ranteleah en nean. *Me mès bet hoant, ha hui e hoès me màguet*, e larou dehai Roué er beurerion hag er Rouanné dé er jugemant, *me zou bet nuah, ha hui e hoès men gusquet: possedet er ranteleah e zou bet preparet d'oh ag er hommance ag er bed.*

Nen dès dén de bèhani ne vanque en æzemanteu ag er vuhé én un occasion benac: ur huéh benac n'hum gavér quet ér stad de receu èl ma faut un ami e zou deit d'hur gùélet hemb ne chongemb; ur huéh aral é vanque d'emb en habideu jaugeable eit parissein guet inour én ur gompagnoneah benac; gùéhavé ne gavér nameit treu diouste ha fal breparet de bresantein d'hur hærent, a pe eont d'hur visitein; gùéhavé aral ne gavér na logeris, na gulé, ne boued, na dén d'hur chervige én ur voyage fatiquus; én ur guir, ne verne péh quer pihuiq vér, en hum gavér liès d'en devout dobér ag un dra-benac; hag ér circonstanceu-zé é vér peur assès. Hema, Philothé, chetu un occasion gaër; receuet-hi e galon vad, ha souffret guet joé er boén hou pou nezé.

A pe gollehet un dra-benao, bras pé biban, dré en accidanteu-hont e béré é ma carguet bubé mab-dén, èl mei un tampeste, en tan, un dibord deur, ee

séhour, el lairronci, ur proçæs, chetu er véritable amzér de bratiquein er beuranté, én ur receu guet doustér er hol-zé a hou tanné, ha doh er hemér é grad guet ur batiantæt generus, èl ma jauga doh ur hrechén. Esaü e hum bresantas diracé dad, é zeourne goleit a vleàu, ha Jacob ehué; mæs rac er bleàu e oé ar deourne Jacob e zalhé doh é vannégueu, ha na oènt quet staguet doh é grohen, é ellér ou lamein hemb quinnein na blessein é zeourne; é contrel er ré e oé ar zeourne Esaü, èl ma oènt staguet ha dalhet mad dré natur doh é grohèn, ne vehé quet bet caër ou zennein hemb gobér droug dehou, hag hemb el laquat de zihuen. Chetu justa un double figur ag er haloneu staguet doh en danné, hag er haloneu distague a zoh-t-hai. Mar dougamb hur madeu én hur halon, quentéh èl ma ta un tampeste, ul lair pé ur chicanour a scrapein un draic-henao a nehai, ni e grie forh, ni e hum néhance, ni e golle er batiantæt. Mæs ma n'ou dougamb quet én hur halon, de larèt-é, ma nen d'omb quet staguet doh-t-hai nameit é quement ma houlenne en Eutru Doué, hag en ou hollehemb, ne gollamb quet eit quementcé nag er ræson nag en dranquillité a speréd. Serviterion fidel en Eutru Doué nen dint quet staguettoh doh ou danné, eit nen dint doh ou dillad, péré a husquant hag e zihusquant a pe garant; mæs er fal grechénion e zou staguet doh ou ré, èl al lonnéd doh ou hrohen.

---

## CHAPISTRE XVI.

*Er Bihuidigueah spirituel ér stad a beuranté.*

Mæs mar d'oh peur én effèd, Philothé, ah! assaiet bout hoah peurroh a aperèd: un necessité-é; groeit a nehi ur vertu, hag impléet en diamant précius ag er beuranté santel revé er péh a talle. En dud ag er bed er have goal dihoel, ha ne hanàuant quet é dalvouédigueah; ean a daule neoah ur splandér admirable, ba diæz-é prisein quement àl a talla.

Patientet un tamicg : peur-oh hilleih, gùir-é ; mæs é oh én ur gompagnoneah gaer. Jésus-Chrouist, er Huérhiés santel é vam, en Apostolèd, hag ul lod vad a Sænt ha Santésèd e zou bet peur én hou raug ; ind e ellé bout pihuiq, ha neoah ind ou dès dispriset er madeu ag er bed. Péguement e gontehemb-ni a dud puissant péré, én drespet d'en ol einebage ag er bed, en dès ridet de glasque er beuranté santel ér houvandeu hag én hospitalieu! Ind ou dès poéniet hilleih eit hé havouet : ha hui e houér petra hi dès coustet de sant Alexis, de santés Paule, de sant Paulin, de santés Angèle ha de hilleih a Sænt aral. Hama, Philothé, hui n'hou pou quet poén erbet ; rac hi e bum biesante d'oh hemb ne hoès bé hlasquet. Chérisset-hi enta èl amiès vras Jésus-Chrouist, péhani e zou gannet peur, en dès bibuet hag e zou marhuet peur.

Hou peuranté e fournisse d'oh dau bourfit considerable, ar béré é ellet diazéein un trézor a vériteu. De guetan tout, ne hoès quet hé choéget ; rac-cé dré volanté Doué é oh èl-cé, ha non-pas dré hou volanté prope. Hama, hui e houér nen d'omb jamæs agréaploh de Zoué, eit a pe receuamb e galon vad, ha guet ur garanté sincér doh é volanté santel, er péh a règle én hur hevér én dispositioneu ag é brovidance. Rac é quement œvre mad a zou, sel bihannoh e fournisamb, sel-mui é fournisse en Entru Doué. Nitra ne rante er batiantæt purroh eit a pe vér coutant simple ha net ag é volanté.

En eile avantage en dès hou peuranté e gonsiste é vout ur beuranté peur é gùirioné. Conzamb reihoh : ur beuranté istimet, mèlet, chérisset, secouret hag assistet e zou quer-clous èl danné bras ; ahoel un dén ér stad-cé nen dé quet quer peur èl ma ellehé bout. Mæs ur beuranté dispriset, méhequeit, rebreichet hag abandonnet e zou er véritable peuranté ; ha chetu, revé en ordinær, hani en dud ag er bed : rac, èl n'ou dès quet choéget er stad-

çé, ha m'en dé dré requis é mant peur; ne hroér quet calz a istime a nehai; ha chetu perac é ma peurroh ou feuranté ayeit hani er Veném. Honnen en dès neosh un excellance hag ur mérit spécial, a gaus d'er choége libra e hroér a nehi hag a gaus d'er rô dré béhani en hum ingagér d'hé fratiquein.

N'hum glèmmet quet enta a hou peuranté, Philothé : rac ne hum glèmmér nameit ag er péh e zisplige d'er galon; ha mar displige d'oh hou peuranté, nen d'oh quet peur a sperèd, mæs é contrel pihuiq-oh a galon hag a inclination.

Ne hum zisconfortet quet ehué é buélet é vanque d'oh er secourieu necessér; rac é quement-cé é consiste er barfection ag er beuranté. Vennein bout peur, ha rechinnein doh en diæzemanteu ag er beuranté, e zou ur fol ambition. Ya, quement-cé ne vehé nitra quin meit cârain en inour ag er beuranté hag en æzemant ag en danné.

N'hou péet quet méh é vout peur, nag é houlen en alézon. Receuet guet humilité er péh e vou reit d'oh, ha mar beah refuset, souffret guet doustér. Hou péet chonge, muihan ma ellehet, ag er voyage e hroas er Huérhiés glorius Vari eit casse hé Hroaidur divin d'en Egypte, ha consideret péguement a zisprisance hag a visér hé doé bet d'andur.

Pe vihuehoh él-cé, hui e vehé forh pihuiq é peuranté.

---

## CHAPISTRE XVII.

*En Amitié é general, hag hé fal espèceu.*

En garanté e zou er rouannés a inclinationeu mab-dén; hi-é e gommande én é galon; hi hé honduie, hé hasse hag hé digasse revé hé fantasi, hag hur rante ni-memb haval doh er péh e gâramb. Philothé, dihuennet enta hou calon doh peb sorte fal garanté; rac a vihannoh hui hou pou quênt pél ur galon didalvé. Hama, a ol er péh a hanhuér

guet en amièd douce hag er galandèd, péré n'ou dès hoah vertu erhet, na memb paud a ræson; rac er sorte-zé ne hadant quet calz amzér, hag ind e daie èl éerh doh en heaul.

---

## CHAPISTRE XVIII.

### *En Amitéeu tinér.*

Mar dé étré tud youanq, pautrèd ha merhèd, péré n'ou dès intantion erhet d'hum aliein, én hum forme en amité fol ha bouffon-zé, na ellér quet mui hé hanhuein nag amité na carenté, a gaus d'hé vanité fol ha d'hé dibarfectioneu énorme; ha na vérite mui hanhue erhet nameit en hani a dinérdæt hag a goutantemant er squêndeu, èl me mès laret ér chapistre tremeinet. Caloneu en dud-cé a hum gava neoah quen ingaget ha quasi rangennet dré inclinationeu væn ha fol, péré e zou mâguet dré en hantis amouêd ha dré er parfectioneu misérable-bont a béré e mès conzet : ha deustou ma tenne liès-mad er garanté tinér-zé de bligeadurieu lous ha dihuennet, nen dé quet neoah ar en intantion-zé é mant diazéet a gommance, a vihannoh, tout er péh a mès laret, a vehé ul lubricité disolo-caër ha criminel. Tremeine e rei memb gûéhavé hir-amzér quênt ma couébou en dud amouêdat-cé é fauteu titret e lubricité, ha gûéhavé durant bleau entiér, n'ou dès én ou sperèd nag én ou halon nameit chongeu ha desirieu a gratereaheu caèr, a huannadeu, a bantis, a vourdeu, a vouffonnereah hag a vanitéeu eral, eit arribue ér fin e glasque peb-unan eit quement-cé.

Bout-zou ré ne glasquant quin meit coutantein ur certæn inclination naturel ou dès da vout câret ha da gârein : er ré-men nen dint quet délicat; ne broant na choége na difforh erbet; ha forh caèr-é pligain dehai : ebué quentéh ma huélant unan-benac, péhani e gavant agréable, ne examinant quet na pihue-é, na péh mérit en dès; pligein e ra dehai, asès-é;

chetu-ind attreppet él lece; hag ur huéh meint bum louyet abarh èl ré dal, ind e emouêde én ur fæçon ne ellant mui hum zilouie. Bout-zou réral, péré n'ou dès quin intantion nameit ur pur venité; rac ma credent é ma inourabla bout mæstre e galon hag e garanté un aral : mæs er ré-men e selle péh da bihue pligein ha pihue cârein, he perpet ind e choége, eit rein ou haranté, er ré guet péré é hès mui a inour é vout cârat. Bout-zou ul lod vad eral, péré e zou conduyet ér folleah-oé dré en inclination naturel he dré er venité : rac, deustou m'en dint douguet dré inclination da gârein ha de vout câret, n'ancoéhent quet neoah, eit placein ou haranté, e choéga er ré guet péré é cavent é me inouraplen bout câret. Er sorte emitéeu-zé, Philothé, e zou tout droug, fol ha væn : droug-ind, rac ma achihuant liès-mad dré er péhedeu brassan e lubricité, ha rac me leirent doh Doué, ha gùéhevé doh ur priéd, ur galon hag ur garanté péré e eppartêna dehou ; fol-ind, rao nen dint diazéet er ræson ved erbet ; væn-ind anfin, rao ne dennér a nehai na pourfit, neg inour, na joé, na nitra a ved. É contrel, colle e rér en emzér guet-hai ; ha risolein bras e rér en inour, rao ma tûant er réputation ; ha ne gavér én-hai pligeadur erbet, nameit ur grèd hærrus de vout én gorto he d'espérein, hemb gout nag a betre é ment én gorto, ne petre e espérent. En dud emouêdet-cé en dès perpet ur greden chuirtet é hès, ne houyan quet petre, da zesirein ér mercheu-zé a garanté tinér e hroér en eile d'éguilé, hemb nen dint capable de larèt petra-é. Er malheur brassan eit-hai e zon, rac en desir poshant-cé, é léh hum zistannein, e losque goah-ar-hoah ou halon dré un defience delhabie, dré jalousi ha dré néhence. Nitra justoh ait er péh a lare sant Grégoër a Nezianze e zivout er sorte merhèd fol-zé. Chetu ur gair pé don eg er péb en dès scrihuet eit pentrain en dangér e ou hentis : er malèd e elle ehué pourfitein e nebai : *Hum goutantet*, e lare-ean d'ur voès, *a bligein d'hou priêd ; rac mar discoet hou pràusté d'er réral*,

*é sigur gounie ou istime, haval doh ur rud e stalér eit attrappe eined, petra e chonget-hui e arrihuou arlerh? Ne vou quet a vanque, en hani de béhani é pligeou hou prâuité e bligeou d'oh ehué; hui e zaccorou dehou sèl eit sèl, lagadad eit lagadad: arlerh er selleu é tei er mineu-hoarh; hag arlerh er gesteu tinér é tei en hantér-guirieu, merche ag ur goal inclination, anemis d'er burtæt. Quént-pél é tei er visiteu libre: el liberté-zé e zei de vout un hantis didalvé a vouffonnereah diavis, hag arlerh.... Mæs arreste amen, me zead; é hès de larèt rai: ne gonzès quet ag er reste. É han neoah de larèt open ur huirioné general: biscoah er pligeadurieu fol-zé étré pautrèd youanq ha merhed, pé a fæd actioneu pé a fæd conzeu, nen dint bet divlam; perpet ind e vrouille er equêndeu hag e vlesse er galon. Rac tout er peh e forme en hantis ar béhani é ma diazéet en amité tinér, e hum helze él pe vehént rangennet en eile doh éguilé, haval doh er mailleu ag ur rangen houarne, péré e zalhe en eile doh éguilé, en ur fæçon, mar sàuet unan doh ur mein aiman, hennéh e stleigeou ul lod vad aral ar é lerh.*

O Escob santel, er huirioné e laret! Rac anfin, Philothé, petra-é hou chonge gobér? Hui e glasque bout cârei hemb quin? hui e hum drompe: rac biscoh hanni nen dès clasquet a volanté vad bout câret, hemb nen dès quênt-pêl câret én draspet dehou; rac ér fal hoari-zé, pihue-benac e attrappe e zou perpet attrappet. Calon mab-dén nen dé nameit rai haval doh el lezeuen hanhuet aproxis, é péhani é crogue en tan quentéh èl m'en discoér debi a ziabêl. Mæs, a larou unan-benac, me zou coutant assés a gârein, meit ne gârein quet paud. Allas! hum abusein e ret. En tan ag er garanté e alume hag a flamme liproh eit ne chonget. A pe gredehet n'hou pou queméret meit ur fulen a nehou eit tuemmet hou calon, hui e vou souéhet doh hé guélet én un taul é losquein dré ur houliaden blaouahus. Ah! e lare Salomon, *pihue en devau truhé doh el lorbour, péhani en dès lausquet ur serpant d'er piquein?* Ha mé, me lare ar é lerh: ó tud dal

hag amoèd! hui e chonge entà é chalmebet er garanté, beta gobér a nehi hou fantasi? Hui e faut d'oh hum zivertissein guet-hi èl guet ur serpant; mæs hi e biqueou hou calon bet er bihue hag hé ampoésonou pèn-d'er-bèn : nezé peb-unan hou caréou diarben hou confiance rai hardéh, péhani en devou groeit d'ob reoeu ha màgnein én hou calon er goal inclination-zé, péhani e vou bet caus d'oh de golle hou madeu, hou ç'inour hag hou ç'inean.

O na péh dalledigueahl risclein, èl én un hoari, er péh e zou préciussan én inean doh amoèdage! Ya, Philothé, gùir-é quement-cé : rac Doué ne houlenne mab-dén nameit a gaus d'é inean; ha ne houlenne é inean nameit a gans d'é garanté. Allas! paud e faut en hun nès quement a garanté èl m'hun nès dobér; de larèt-é, paud e faut n'hur bou jamæs assès eit cârein erhat en Eutru Doué. Ha neoah, misérablèd èl ma omb, ni e streàue hur haranté tro-ha-tro, ha ni e zigueore hur halon de guement sorte treu sod, væn ha distér-zou, èl p'hur behé rai a nehi eit cârein Doué. Allas! na perhuéhet ur gonte e houlennou-ean guet-n-emb ag en usage hag en implé hur bou groeit ag ur galon péhani e oé én gorto hur behé impléet d'er hârein é hunan, é recompance ag er vad en dès groeit d'emb doh hur hrouéein, doh hur honservein ha doh hur prenein. Mar groa un inclasque quer perhuéh ag er honzeu dibourfit, petra-vou ag en amitéeu didalvé, diavis, fol ha dommageable?

Er gùé queneu plantet én doar-labour hag ér guniégni e hroa un dommage bras : rac èl ma cresquant forh ihuél ha ma tigueorant hilleih, ind e denne tout er chuguon ag en doar, ha guet ou deliàu ind e arreste en nerh hag en tuemzér ag en heaul a gouéhe ar nehou; open quement-cé, er bassanderion, eit attrappe quenen, e zizalbade tout tro-ha-tro. Chetu ul limage ag en amitéeu tinér : ind e væstronie quement en inean, hag hé dinerhe én ur fæçon nen dé quet mui capable de bratiquein en œvreu a religion : ind

e drelatte gronce er ræson dré ur feul a réflexioneu, a chongeu, a neviseu, a severranceu, betag hé laquat quasi de vout seurd doh er solærdér hé clèv a nehi hé hunan, ha doh en hani e reoen ag en neæn; ind e lorba er galon dré guement a dantationeu, a néhance, a zefiance hag a santimanteu contrel d'hé bonhaur véritable, que nan dé quet possible credein en dommage e hroant dehi. Én ur guir, ind e forbane a nehi caranté Doué, ha memb en dougeance a Zoué; ind e sinerbe en isprid; ind e zû er réputation; ind e zivartisse en duchentil é ty er Roné heg e bussunie calon mab-dén.

---

## CHAPISTRE XIX.

### *En Amitéeu véritable.*

O Philothé! hou péet doh en ol ur garanté vras a charité: mæs ne glasquet quet gobér amité nameit guet ar ré e vou avantajus d'oh hantein; ha sel-mui ma vou parfæt en intantion hou pou doh ou darempredein, sel-parfætoh-vou hoo ç'amité. Mar ou hantet guet intantion de zisquein ha de vout habil, hou ç'amité e vou honeste ha mêlable, ha hoah hilleih guel, mar dé diazéet hou hantis ar ur hommerce a vertuyeu moral, èl mei er brudance, er justice hag en nerh; mæs mar dé er religion, en devotion, er garanté divin hag en desir de vout parfæt-é e gonduie hou ç'intantion, hag a forme étré d'oh en alliance douce-zé; ô na préciusset-é hou ç'amité! hi e vou excellant, rac ma ta a Zoué; excellant, rac ma conduie de Zoué; excellant, rac mei diazéat é Doué; excellant anfin, raç ma padou da virhuiquin é Doué. O na cærret-é cârein ar en doar ér fæçon ma cârér én nean! ha disquein hum gârein ér bed-men ér fæçon ma hum gârehemb durant un éternité ér bedhont! Ne gonzan quet enta amen ag er garanté simple a charité, e seliér d'en nessan, na verne pihue-é; mæs me gonze ag en amité spirituel, dré béhani deu

pé tri, pé deventage, e zisclærie en eile d'éguilé ou santimanteu e zevotion, ou desirieu mad, ou dispositioneu é quovér en Entru Doné, én ur fæçon n'ou dès mui nameit er memb calon hag er memb inean. Er sorta tud-cé e elle, é gùirioné, cannein er honzeu-men eg er profæt David : *ó na caërret, nag agréaplet-é union er verdér péré e vihue assamble !* Ye, Philothé, er baume délicius eg en devotion, heval doh er chale hac en dichale ag er mor, e ride dalb-mad a galon lod é calon lod aral : ha ræson zou de laròt en en dès en Eutru Doué scùillet de virhuiquin é vénédiction ar en emité santel-zé. En amitéeu eral e zou bresque èl gùir, ha non dint tout nameit er squæd e honnen ; mæs er haloneu eurus, joéntet dré el liameu ag en devotion, e zou rangennet guet ur chalen eur pur. Philothé, dihoallet e hobér jamæs emité, nameit ér fæçon-zé, mé antande er ré e vehet libre de guemér pé de lezel ; rac ne faut quet disprisein, ret-é memb conservein er ré do béré é oh obliget dré natur ha dré zevér, èl mei é quevér hou quærent, hou ç'obérerion vad hag hou ç'amision.

Unan-benac e larou marcé, ne faut quet en devout e garanté particuliér, nag e emité spécial eit hanni ; rac quement-cé e dregasse rai er galon, e louie en isprid hag e denne de jalousi ; mæs hennéh e vehó rein d'oh ur fal gonseil : rac mar dé gùir, revé ma lare hilleih e dud aviset mad ha santel, é hroa en emitéeu particuliér un dommage infini ér houvandeu, ne ellér quet neoah larèt er memb tra eg en dud ag er bed, ha bout-zou, én offèd, quêmb hilleih étré en eile-éguilé. Er venéh, én ur houvand réglet mad, e glasque tout er memb tra, péhani e zou er barfaction a ou stad ; rac-cé en hantis e emitéeu particuliér ne zelie quet bout souffret én ou mesque, guet euno, é clasque eit oh é particuliér er péh e zou quemun étré en ol, ne lausquehé pebunan en intérès general e costé, eit chougeal én é hani particuliér. Mæs ér bed é ma necessér d'er ré e vanne pratiquein er vertu, hum aliein dré un amité

santel, eit rain courage ha nerh en eila d'éguilé én ou exelciceu. Én ur houvand, en henteu egonduie de Zoué a zou caër ha plæne; hag er ré e vihue énhai e zou haval doh perhinderion, péré e guêrhe én ur blacen gaër, hemb n'ou dès dobér a grogueiṅ é deourne en eile-éguilé: mæs er ré e vihue é creis er bed, é péh léh é hès quemant a vouillenneu de dremeine eit monnet de Zoué, a zou haval doh perhinderion péré, én henteu diæz, ruste ha risclus, e hum zalhe dourne-oh-dourne, eit hum apoéein ha quêrhet guet mui a assurance. Naren, ér bed ne visér quet tout trema ee memb fin, hag en tout nen dès quet er memb intantion; ha chetu perac é ma necessér d'er ré e venne bout fidel de Zoué, en devout amitéau particuliér formet ha conservet dré er Sperèd-Santel. Avouéein e ran é tougua er sorte amitéeu-zé de glasque intérès ue ré-benac dré bréférance doh er réral; mæs quement-cé nen dé nameit ur studi santel, péhani ne hroa difforh erbet, nameit eg er mad doh en droug, ag en devèd fidel d'ou bugul doh er guévre pé er bohèd, ag er gùirén doh er bourboutèd, difforb péhani a zou absolumant necessée.

A dra-sur hanni ne ellou dinahein, arlerh en assurance e ra d'emb en aviél, nen doé quet hur Salvér un amité douce ha spécial doh sant Yehan, doh Marthe, Madelén ha Lazare ou brér. En ol e houér péh caranté tinér en doé sant Pierre doh sant Marc ha santés Petronilla, é vugalé spirituel: sant Paul en doé ehué é ré, hag é spécial é zisciple Timothé, ha santés Thècle. Sant Gregoër a Nazianze, ami bras sant Basile, e gave inour ha pligeadur é conza liès ag en amitié e oé étré d'hai; ha chetu petra a lare eit hé fentrein juste èl me oé: *Haval vehé ne oé meit un inean é rein buhé d'en eu gorve: ha ne faut quet credein er ré e lare penaus, peb-tra a zou én-ou é hunan er péh m'en dé, ha non-pas én un aral; rac ni e oé hun deu é unan a han-amb, hag unan e oé én aral. N'hur boé hun deu nameit ur memb intantion hag ur memb*

*dessein; de larèt-é, de bratiquein er vertu, ha de réglein hur buhé doh en espérance ag er joéieu éternel, én ul labourat hun deu èl que ne vehé bet meit unan é hunan de hum denne ag er bed malheurus-men, quént sortiein a nehou dré er marhue.* Sant Augustin hun assure é chériasé sant Ambroise santés Monique, a gaus d'hé vertuyeu ihuél; ha santés Monique a gâré ebué en Escob santel-zé èl un æl de Zoué. Mæs petra e tallc d'eign hou ç'arreste ar un dra péhani e zou avouéet guet en ol. Sant Jérôme, Sant Augustin, sant Gregoer, sant Barnard, hag ol serviterion bras-san en Eutru Doué, en dès bet amitéeu particuliér, hemb nen dès quement-cé groeit brécha erbet d'ou farfection. Sant Paul, é temalle d'er bayannèd er gorruption vras a ou buhé, ou accuse a vout tud hemb caranté, de larèt-é, hemb amité erbet: sant Thomas, guet en ol Filosophèd crechén, a lare é ma en amité ur vertu, ha ne gonze neoah nameit ag en amité particuliér; rac ean e lare penaus en amité parfæt ne elle quet bout étré ur yoh tud.

Er barfection ne gonsiste quet enta é vout hemb amité, mæs doh en devout unan vad ha santel.

---

## CHAPISTRE XX.

### *Péh quémb a zou étré en amité véritable hag en hani væn.*

Chetu amen, Philothé, en avertissemant hag er règle a vras conséquance. Er mél a Héraclé, a béhani a mès conzat, ha péhani e zou ur gùir ampouison, e zou juste baval doh er mél ordinær, a béhani en implé e zou quer mad eit er yéhaid: ha dangérus bras-é quemér unan eit an aral, pé hum chervige a nehai ou deu caige-meige, rac en excellanceag en hani mad ne gorrigehé quet er velim ag en hani fal. Me lare ehué é ma rat diboal hilleih, guet eune a farie, a zivout en amité; drès peb-tra a p'en dé question a valèd hag a verhèd, a verhèd hag a bautrèd, ne verne péh quen

excellant é elle bout en diazé e ou hantia. Rac liès er goel-sperèd a bade en dangér é caloneu er ré hum gâre. Commance e rér dré ur garanté vertuus; mæs ma ne vér ehuéhet mad, er garanté væn e hum voutte é caige en aral, hag arlerh é ta er garanté tinér, hag én taul deuéhan é passér d'er garanté brutal. Ya, er garanté spirituel en dès ehué hé dangérieu brae, ma ne vér quet perpet é goard hag é defiance: diæssoh-é neoah hum drompein amen eit ér rérel; rac ur galon parfæt ha divlam e zou sontil, hag e huéle quentéh er péh e attaque nitraïcg hé furtæt: heval-é doh un dra gùen, ar béhani é buélér bean en diatérran tachadur. Rac-cé a pe falle d'en diaul corromplein er garanté spirituel, ean e hoarie dré finesse, hag e assaie huéhein dré gùéh ér galon ur sorte dispositioneu benac chagrinus eit er burtæt.

Eit difforh en amité santel doh en bani e gommercér ér bed, musulet-ind doh er régleu men:

Er mél e Héraclé e zou douçoh ér bêg eit er mél quemun; rac m'er chairre er gùirén ar en aconit, péhani e ra dehou un doustér estrob eit en ordinær; hag en amité væn ag er bed en dès ur certæn trein a gonzeu douce, tinér, studiet, ha carguet a vélodiage er er vrâuité, ar en min mad, ar er væn avantageu naturel. Mæs en amité santel e gonze ul langage simple, sincér hag hemb complimant: ne gave quet é hès nitra e vérite bout mêlet nameit er vertu ha donæzoneu en Eutru Doué, pér é e zou ou hunan er mein-sol ar béhani é ma diazéet.

Er ré e hum gave de zaibrein ag er mél pussunius-hont, e amoêde hag e zou tourmantet dré gohadeu folleab, hag en amité faus e drelatte en isprid én ur fæçon quen dangerus, ma laque hé dén de ziverchein é peb momant ag en hént ag é salvediguesh: rac en amoêdiguesh-cé-é er vamen ag er selleu douce ha tinér, ag er gesteu délicat, ag en huannadeu diréglet, ag en temallereshen diarben er suspet ne vehé quet rantet caranté eit caranté, ag er fæçonieu studiet eit hum bresantein, ag er grimeu joéius ha bourdus, ag

en hardéhtæt sod de houlenne en eile guet éguile mercheu goallus a emité. O na lousset moguêd! quênt-pêl en tan e zou édan d'ou e zismantou gronce en honestis. Mæs en amité santel en dès deulegad pur; hé gesteu, hé fæçonieu e zou tout divlam ha sincér; hé huannadeu e hum zougue tout trema en nean; ne henâue quin larganté nameit en hani spirituel; ne hum glêmme nameit é huélet nen dé quet câret en Eutru Doué: chetu mercheu essuret ag un honestis parfæt.

Er mél a Héraclé e vruméne en deulegad; hag en emité fol e dreboule quement er squênd-vad, que ne houyér quet mui difforh er mad doh en droug; nezé é queméré en digaréeu sotan eit ræsonieu véritable; dougein e rér er sclærdér, ha cârein e rér en tihoeldæt. Mæs en amité santel e huéle sclær ha splan; jamæs ne glasque cùéhe; hi e hum zisco memb e volanté vad d'en dud eg er bed.

Anfin er mél ampouisonet-hont e zou douce e p'en tanhouér; mæs ean e lausque ér bêg ur houste huerhue mar dé possible: hag er faus amité e achibue dré houlenneu méhus; ha mar bér refuset, é couéhér én diouste, én enné, én defiance, ér jalousi; erlerh é passér d'en temallereah, d'en anjulieu, d'en affrontereah, d'er goal gonzereah, péré e boussér liès betag er gounar velimussan, ha betag en treizoni horriplan. Mæs en amité pur ha santel e zou perpet ingal he perpet er memb; hui hé güéle attàu honeste, gracius ha douce; ha ne hanàue quin changemant nameit cresquein bamdé é parfection dré en union sterd e laque étré en isprideu hag er haloneu; limage véritable, é quement ma elle bout er en doar, ag en amité eurus eg en nean.

---

## CHAPISTRE XXI.

### *Aviseu ha remædeu doh er goal amitéeu.*

Mæs hui e houlenne guet-n-eign penaus éhuéhat doh er sorte caranté fol ha paillard-cé; chetu er moyandeu:

Mæs ma ne ellér quet e-grén pêllat doh en tan, petra e zou ret gobér? Ret-é trohein gronce doh en deviseu particuliér, doh en hantis segrèd, doh en ol gesteu mud a amité, én ur guir, doh tout er péh e ellehé ur bihan dra allume er goal inclination: pé d'er bihannan, mar vér obliget de gonze en eile doh éguilé, ne faut quet ma arrihuou estroh eit ur huéh, ha ret-é nezé disclærieín é bèr guirieu, hag a zevri, en disparti éternel e vennér gobér. Me grie a voéh ihuél de guemant hanni e bréze me cheleuèt: taillet, trohet, hachet; n'hum abuset quet é tizrouie nag é tiglomein liameu en amitéeu fol-zé: ret-é, èl ma larér, impléein bean en tan hag en hoarne, ha ne zeliér quat armerhein ur garanté péhani e zou quer contrel de garanté Doué.

Mæs, e laret-hui, er ré e zou délivret a sclavage, ne hoarnant-ind attàu er merche a ou hoarneu? hag a p'em bou torret me rangenneu, ne chommou hoah ém halon ur merche benac a nehai? mercheu, allas! rai néhançus ag ur sclavage e zou bet cavet bourrabla! Naren, Philothé, mar e hoès caz doh hou péhèd, quemant èl ma teliehoh, ne chommou guet-n-oh nameit en horreur huerhuan, péhani e zélivrou hou calon a hé goal inclinationeu tremeinet, ha ne lausquou én-hi nameit er santimanteu ag er garanté e zelie peb crechén d'é nessan, ne verne pihue-é. Mæs ma nen dé crihue assès hou clahar eit dihourriennein a hou calon hé goal inclinationeu, chetu penaus é teliet hum gomportein: groeit, èl me mès ansaignet d'oh, un hermitage segrèd én hou calon; hum dennet én-ou; ha dré lusqueu berbuidant a hou ç'inean trema Doué, renonciet d'hou ç'ol inclinationeu ha d'en ol santimanteu e ellahènt ressuscitain én hou calon; lsqueit mui a amzér eit quênt de laine el livreu santel, quêrhet liæssoh de govessat, communiet revé hou tobérieu hag avis hou tad spirltuel; disoleit dehou, pé de unan-benac aral fidel hag aviset mad, guet billeih a humilité hag é guirioné, hou poénieu, hou

tantationeu, hou tispositioneu; ha mar dalhet mad d'hobér en exelciceu-zé, beah én gorto en hou télivrou en Eutru Doué ag er restage a hou coal inclinationeu.

Mæs, elaret-hui hoah, ret vehé bout ingrat eit torrein quer brusque-zé er blouzen! ô ingrateri eurus, péhani hou rante agréable de Zoué! Naren, Philothé, m'el lare d'oh a berh Doué, quement-cé nen dé quet bout ingrat, mæs quêntoh gobér un œvre a charité. Rac é torrein hou liameu, hui a dorra ebué ré un aral; ha deustou hennont ne hanàue quet bremen é vonheur, ean en hanàuou quênt-pêl: ha quênt-pêl pebunan a han-oh a drugairéquei en Eutru Doué d'é du, én ul larèt guet er profæt David: *ô Doué, hui e hoès torret me liameu, m'offrou d'oh ur sacrefice a vélodi hag a drugairé; hag én amzér de zonnet, me bedou hou ç'hanhue santel én ul liberté douce ha plæne.*

## CHAPISTRE XXII.

*Aviseu aral a zivout en amitéeu.*

Na ellér quet, hemb hum hantein hilleih, formein un amité padus; ha dré foul hum hantein, é tisolér er segrèdeu ag er galon, hag é huéhér en eile d'éguilé, hemb chongeal, en inclinationeu en dès pebunan, guet er santimanteu a garanté.

Chetu peti a e arrihue drès peb-tra a p'en dédiazéet en amité ar un istime partieulhér: rac en amité a zigueora er galon, hag en istime e zastuma én-ou tout er péh e hum bresante, mad ha fal. Er guirén ne glasquant nameit mél ar er boquetteu, mæs mar dint velimus, ind e chairre ehué velime é caige er mél: chetu limage en amité, péhani, hemb gout, a chairre en droug é caige er mad. Ret-é enta, Philothé, pratiquein er honzeu-men, a laré liès hur Salvér Jésus-Chrouist: *beah banquerion ha monneterion vad*; de larèt-é, ne receuet quet ar fal vonnei é caige en hani mad, nag er faus eur é caige en hani

pur : difforhet er péh e zou précius doh er péh e zou vil ha disprisable. En effèd, nen dès quasi hanni neu dès un dibarfection benac : hama, pèh ræson hou pehé-hui de zigueor hou calon de zibarfectioneu hou ç'ami? Ret-é er hârein, deustou mei dibarfæt ; mæs ne faut quet quemér na cârein é zibarfectioneu ; rac en amité e zou un donæzon e rér en eile d'éguilé ag er péh en dès peb-unan a vad, ha non-pas ag er péh en dès a zroug ; rac-cé é teliér difforh calitéeu mad un ami dob é zibarfectioneu, èl ma tifforh er ré péré e laboure ar vord er riviér ag en Tage, en eur dob er sable. Sant Gregoër a Nazianze e lare penaus ul lod vad a amièd sant Basile e hum lorbas betac quemér scùir ar é sieu naturel hag extérior, èl mæi de gonza ar ou goar èl d'ou, d'hobér er min a vout berlobiet ha dibarfæt èl d'ou, de guêrhet èl d'ou, ha memb de zougue barhue èl d'ou ; ha ni e huéle bamdé priédeu hag amièd é quemér scùir ar zibarfection en eile-éguilé ; bugalé ar ou zadeu ha mameu, dré un istime ou dès aveit-hai, ha dré ur plégue sontil, péhani ou honduie de glasque bout haval doh-t-hai é peb-tra. Mæs peb-unan en dès asès ag é fal inclinationeu, hemb bum garguein a ré er réral : hag en amité na houlenne nitra ag er sorte treu-zé ; mæs, é contrel, hi e houlenne ma hum secourehemb en eile-éguilé d'hum zizobér a hur sieu. A dra-sur, delìein e rér andur dibarfectioneu un ami ; mæs ne faut quet er mêlein a gaus dehai, na hoah bihannoh ou lausquein d'antréein én hur halon, é sigur gobér pligeadur dehou.

Ne gonzan nameit ag en dibarfectioneu ; rac a fæd er péhedeu, ne zeliér quet memb ou andur én un ami. Dougein rein dehou un avis un tamicg huerhue eit er sauvein, hag er gùélet doh hum golle hemb er secour, e vehé un amité pé goane, pé didalvé. Er gùir amité ne elle quet bihuein ér péhèd ; rac er péhèd hé lahe gronce, haval doh ul lon hanhuet scalamandre, péhani e lahe, e m'ind-i, en tan. Mar dé ur péhèd é passein-é, en amité er forbane bean dré

ur gonseil aviset mad; mæs mar dé ur péhed e accoustumance hag ordinær-é, ean e vougue en amité, péhani ne elle bihuein nameit él léh ma chomme er vertu. Ne faut quet, drès peb-tra, ma vou en amité e vou er vamen ag er péhed : rac hun ami e za devout hun anemis quentéh ma ta dehou bun dougue d'er péhed, ha rac ma vérite colle hun amité quentéh ma venne colle hun inean. Me lare open, cârein un dén vincius e zou ur merche assuret ag ur faus amité; ba ne hrean quet foah penaus é hanhuehet er vince; mæs me hanhue hou ç'amité vincius ; rac él nen dé quet diazéet ar ur guir vertu, ret-é mei diazéet ar er bligeadur disordre, pé ar unan-benac ag en dibarfectioneu væn ha distér e béré e mès conzet.

Hantis ha consortis er varhadision n'ou dès nameit en apparance ag en amité, rac nen dint quet diazéet ar er garanté doh en eile-éguilé, mæs quêntoh ar ol hoant de ounie. Anfin chetu dihue hourbemen, ou dihue divin, péré e hanhuan en eu bilér ag er vuhé crechén : unan e zou ag er Roué Salomon : *Pihuebenac en devou dougeance Doué*, emé-ean, *en devou ehué un amité vad*. En aral e zou ag en Apostol sant Jâque : *Amité er bed-men*, emé-ean, *e zou anemis de Zoué*.

## CHAPISTRE XXIII.

### *En exelcicou ag er Mortification extérior.*

En ré e hanàue en treu naturel e lare penaus, mar scrihuér ur guir benac ar un alamanden, m'hé chairrér arré clos én hé ascourne ha m'hé laquér én doar, er fréh ag er huèn e sàuou diar nehi e zougou tout er memb guir. Eit on-mé, Philothé, ne ellan quet hum hobér doh fæçoniou er ré péré, eit corrigein mabdén, e gommance dré en extérior, dré er fæçon de hum zerhel, de bum bresantein, de hum husquein, d'arranquein er bleàu.

Hevel guet-n-eign, é contrel, é teliér commance dré en intérior. *Distroett doh-eign*, emé en Eutru Doué, *a greis hou calon..... Me hroardur, ra d'eign ha calon.* En effèd, er galon-é mam en actioneu, ha tout é mant haval doh-t-hi. Er Priéd divin ng er bantiqueu, e pe bède en inean de hum joéntein doh-t-ou dré un union parfæt, e lare dehi: *Laquett-mé èl ur hachet ar hou calon hag ar hou préh.* Ræson en dès de larèt quement-cé: rac pihue-benac e zougue Jésus-Chrouist én é galon, en dougou ehué quént-pêl er é zivréh; de larèt-é, én é actioneu extérior. Chetu perao, Philothé, e mès assaiet, de guetan tout, scrihuein dõn én hou calon er guirieu santel ba sacretmen: *Bihueèt Jésus*: essuret me on penaus, mar bihue hun douce Jésus én hou calon, ean e vihuou arlerh én hou q'œvren extérior, én hou pêgne, én hou teulegad, én hou teourne; he hui e ellou larèt, èl sant Paul: *Me vihue, mæs nen dé quet mui mé e vihue; Jésus-Chrouist-é e vihue én-an.* Anfin pihue-benac en dès gouniet calon mab-dén, en dès gouniet tout mab-dén. Mæs er galon-zé hi-memb, dré béhani é teliér commance de gorrigein mab-dén, e houlenne bout instruget é péh fæçon é ma ret réglein en extérior; acel-fin ma vou hanàuet én hé ol obéreu er mercheu eg en devotion santel, conduyet guet avis ha furnès. Chetu, é bèr guirieu, er régleu e hroan d'oh a sivout quement-cé.

Mar guellet yune, hui e rei mad yunein un tamicg liessoh eit ne gommande en Ilis: rac er yune e sàue en isprid trema Doué; ean e gastie er hicg, e zouça en hènt ag er vertu, hag e gresque hur mériteu. Un dra forh pourfitable-é bout mistre a han-amb hun hunan, beta gourmachein er hourmandis memb, ha pléguein en appetit ag er hicg revé lézenneu en isprid; rac, deustou ne yunér quet pand, hun anemia hun douge hilleih e pe hanàue é houyamb yunein. Er guetan crechénion en dès sellet er merhér, er gùinér hag er sadourne èl en déieu consacret d'en obstinance. Héliet ente ou fratique, revé hou tevotion, he conseil ur hovézour aviset mad.

Me larehé bean med er péh e laré sant Jérôme d'un Deme devot hanhuet Léta : *Er yunieu hir ha digampen e zisplige d'eign hillesh, drès peb tra a pe vér hoah èn un oaid tinér.* En ezenniegueu a p'en dint scuéh é quêrhet, e glasque perpet dihentein. Me faut d'eign larèt dré-zé é huélér liès en dud youanq, péré en dès fetiquet ou horve dré yunieu divusul, é colle calon hag é clasque goudé ur vuhé sez ha délicat. Bout-zou deu guurce é péré er harhue ne talle quet de ridéo, de larèt-é, e p'en dé rai lard, hag a p'en dé rai zivâgue : ha mab-dén e zou ehué exposet de dantetioneu bras é dihue circonstanoe ; de larèt-é, a pe vâgue é gorve rai vignon, hag a p'el lausque de fetiquein rai. Ur horve mâguet rai zélicat e za de vout dissènt ; ha mar dé rai fatiquet, nen dé quet mui capable de nitra : a p'en dé rai lard, ni hun nés poén doh en dougue; hag a p'en dé rai fetiquet, ean e refuse a hun dougue. Ul lod vad a dud, dré en usage divusul ag er yune, ag en discipline, ag er rochêdeuran hag en ol castimanteu aral, hum laque é cource én ur stad é péhani nen dint quet mui capable d'exelcein en œvreu a charité : chetu er péh e arrihuas guet sant Bernard, péhani goudé en doé hilleih e gué e vout bet quer cruel doh-t-ou é hunan. Gùélein e rér ul lod vad a dud, péré e zou contraignet de vignonnein ou horve, rac m'ou dès ean goal-drættet a gommanoe. Gùel vehé het dehai ou devout-ean soignet guet modér, én ur fæçon perpet ingal, he revé er poénieu hag el labourieu a ou vacation.

Er yune hag el labour e gastie er horve. Mar dé ente requis d'oh labouret, pé mar dé pourfittable hou labour eit gloër en Eutru Doué, me gave é vehé gùel ma souffrehoh er hoén e hou labour, eit en hani ag er yune ; henného-é ehué santimant en Ilis, péhani e zispanse ag er yunieu, memb commandet, en dud impléet é labourieu glorius eit Doué ha pourfittable eit en nessan. Gùir-é, hout-zou poén é yunein ; mæs hout e zou ehué é chervige er ré clan, é visitein er brisonnerion, é assistein er ré effliget, é pedein hag

é hobér exelciceu aral haval. Er boén-men e zou memh pourfitaploh eit en aral; rac open ma castie ehué er horve, hi e zougue fréh brassoh ha désiraploh. Rac-cé, é general, gùel-é ma conservou er horve mui a nerh eit nan dès dobér, aveit lemel guet-ou mui eit ne faut: rac ellein a rér perpet er goannat a pe garér; mæs mar en dinarhér rai, ne ellér quet er reparein a pe garér.

Haval guet-n-eign é teliamb respettein hilleih er honzeu-men a laré hur Salvér d'é Zisciplèd : *Daibret ag er péh e vou laqueit dirac oh.* Bout-zon, me grède, brassoh vertu é taibrein hemb choége erbet ag er péh e bresantér dirac omb, hemb sellet hag ean a zou d'hur gouste pé nen dé quet, eit é choéga perpet an dioustan tam e vé ar en daul. Er pratique-men e gastie, gùir-é, davantage en natur; mæs er guetan e zou contrelloh d'er volanté prope; rac ma renonciér én un taul d'er houste ha d'er choége. Open en dra-zé, troein ha distroein hur gouste ravé peb sorte circonstance, e zou ur mortification précius; rac ma cavér er moyand de hum gastiein hemb gobér seblant a nitra, hemb diæzein hanni, hag hemb manquain d'en devérieu a honastis a zeliér d'en ol. Troein ha distroein ur plad, examinein ha tanhouat tout er péh a vé ar nehou eit sellet petra a zou muihan d'bur gousta, cavouet da larèt a guement bouid a zou pé nen dé quet aprestet mad, pé nen dé quet prope, ha modeu aral haval, e verche é vér melzin hag é cárér en tammeu mad. Me gave é pratiquas sant Bernard ur mortification caérroh é ivet yvle é léh deur pé gùin, eit a p'en devehé ivet esprès deur diar er vemlazeu : rac quement-cé e oé ur merche ne hroé quet paud a attantion ar er péh e ivé, ha rac mei ér bihan a sourci e laquér d'examinein petra e zaibrér na petra e ivér, é consista er harfection ag er honzeu-men a hur Salvér Jésus-Chrouist : *Daibret ag er péh e vou laqueit dirac oh.* Ne vennan quat neoah larèt é teliér daibrein a certæn bouid-zou, péré a hroa guau doh yéhaid ul lod vad, pé ou diæze én ou exelciceu spiri-

tuel, èl mei eit certæn tud-zou er bouid rai duêm, saisonet guet certæn drogueu, catarus hag ahuëlêc. Ne gonzan quet ehué ag en occasioneu é péré en dehé en natur dobér ag ur soulagemant benac estroh eit en ordinær eit conservein hé nerh él labourieu pourfittable eit gloer en Eutru Doué. Én ur guir, guel-é bout modéret ha bout perpet ingal én daibrein hag én ivet, eit hum gastiein e gourceu guet rai e rustoni, ha passein ur momand arlerh d'ur vubé délicat he didalvé.

En usage réglet mad ag en discipline e astise bras en tuemzér ag en devotion. Er grouisieu hran e gastie ehué hilleih er borve; mæs ne jaugeant quet paud na doh en dud diméet, na doh er ré tinér ha délicat, ne doh en dud péré en dès vacationeu poénius bras. Ind e ellehé neoah, dré avis ur hovézour habil, pratiquein er sorte castimanteu-zé én déieu spécial a bénigen.

Peb-unan e zelie réglein é gousquet revé é zobér naturel, acel-fin d'impléein erbat en dehuéh. Me gave é ma ur pratique mêlable réglein erhat en ær de monnet de gousquet én ur fæçon ma ellehér seuel en trenos a vitin mad; rao er Scritur santel, exampleu er Sænt hag er ræson-memb e zisque d'emb é ma er hetan ærieu ag en dé-é er guellan hag er pourfittéplan lod e nebou; me ellehé larèt memb, rac hur Salvér Jésus-Chrouist e zou galhuet er *sau-heaul*, hag é vam santel *goleu-dé*. De vitin é ma ehué lipran sperèd mab-dén, hag en hum zougue guet mui a zoustér hag a houste d'en exelciceu a zevotion; hag open er pratique-zé e secour hilleih de gonservein er yehaid. En einéd hur houvie de seuel e vitin mad, he de gannein mêlodie de Zoué.

Er roué Balao e gassas officerion de glasque er faus profæt Balaam eit miliguein er boble a Israel: een e vontas er é azennès hag e hum laquas én hènt eit monnet de gavouet er Roué-zé; mæs èl ne oé quet divlame é intantion, un Æl e hum laquas d'er gortos ar en hènt guet ur glean nuah én é zourne eit el la-

É omb guet-n-emb hun hunan, a p'en d'omb hun hunan. Chonget én-oh-hui-memh, emé sent Bernard, hag arleih hui e chongeou ér réral. Ma nen dé qnet enta requis d'oh monnet de gompagnoneah er réral, pé ou receu én hou ty, chommet guet-n-oh hou c'hunan, ha deviset guet hou calon. Mæs mar d'oh obliget d'en devérieu-zé dré ur juste ræson henac, quêrhet é hanhue Doué, ha visitet pé receuet visite hou nessan a galon vad ha guet un intantion *pur*.

Hanhuein e rér fal deviseu er ré é péré en hum gavér guet ur fal intantion, pé dré un darempréd didalvé a dud diavis, dissolit ha dirollet. Ret-é gronce pêllat doh er sorte-zé, èl ma pélla er gùirén doh er bandenneu gùispèd ha tahonnèd : rac mar dé dangerus bras hanal ha scopitel er ré dantet guet ur hi clan, é spécial eit er vugalé hag en dud tinér ha délicat, hantis ha cansortage en dud vincius e zou ehué de zougein eit er ré péré n'ou dès hoah nameit ur vertu tinér ha délicat.

Bout-zou deviseu aral péré ne chervigeant de nitra quin nameit de soulagein agréablemant en isprid fatiquet dré labourieu a gonséquance : ellein e rér passein ér sorte-zé un amzér necesér eit un deverrance honeste ; mæs dihoallet n'hou taulehént én arrouaredigueah.

Bout-zou hoah deviseu a honestis, èl [illegible] er ré é péré en hum gavér angaget dré er visiteu e rentér en eile d'éguilé, dré certæn assambléieu, de béré é hér eit gobér inour d'hun nessan. Hama, ne faut quet hum aqùittein ag en devérieu-zé guet un eune néhançus ha superstitius e vanquein d'en disterran treu : ne faut quet ehué ou disprisein na manquein dehai dré ul lourtis disgracius ; mæs hui e zelie ou accomplissein guet ur sourci ræsonable, én ur fæçon gracius hag aviset mad.

Anfin bout-zou deviseu pourfittable, péré e zou ré en dud devot ha vertuus. O Philothé ! pihuiquet un trézor, mar cavet perpet er sorte-zé ! Ur huiniêg plantet é mesque gùé olivèd e zougue ressin dru hag

en dès gouste en olive : ha chetu penaus un dén péhani e hum gave liès é compagnoneah tud a fæçon, e hérite, bemb arvar, doh-t-hai ou halitéeu mad ; ha deviseu er sorte tud-cé e zou perpet ur moyand puissant eit avance ér vuhé spirituel. Er bourboutèd ou bunan nen dint quet capable d'hobér mél ; mæs ind e secoure er gùirén d'er gobér.

Er fæçonieu naturel ha simple, douce ha modeste, e zou er ré istimettan én discourieu. Bout-zou ré hag e glasque quement a droyeu hag a ardeu ér péli e hroant pé e larant, ma tihoustant quement hani-zou ž ou hompagnoneah ; hag, é gùirioné, nen don quet souébet a guement-cé. Un dén péhani ne bromeinehé nameit én ur gontein é baseu, ha ne gonzehé nameit én ur gannein, e vehé sellet èl un dén forh diæz ha forh néhançus. Él-cé ehué, er ré ne hroant ne ne larant nitra nameit guet pouis ha musul, e goucie er gùellan deviseu guet ou modeu studiet ; ha perpet er sorte tud-cé e zou gouniet dré ur fiance orguellus é hroant gùel eit er réral Ur joé douce ha modéret e zelie bout inean en deviseu. Ehné mêlein e rér hilleih sant Antoén ha sant Romuald, rao ou fénigenneu calet n'ou doé quet lamet guet-hai en air joëius ha gracius péhani e ranté ou homportemant hag ou discourieu quen agréable. *Hum rejouisset guet er ré e zou joëius* ; ha m'el lare d'oh hoah guet sant Paul : *hum rejouisset én hur Salvér Jesus-Chrouist ; groeit d'en ol respettein hou modesti.* Eit hum rejouissein én hur Salvér Jésus-Chrouist, nen dé quet àssès ma vou permettet er péh e hroei hou joé, ret-é hoah ma vou honeste er ræson e hoès de hum rejouissein. Rac-cé beah perpet modeste, ha jamæs n'hum lausquet d'insultein hanni, èl ma hroa ul lod vad, é sigur divertissein : er sorte divertissemanteu-zé e zou perpet condanneble. Rein ul lam de unan, piquein un aral, 'pincein honnen, lihuein hennont, gobér droug d'ur fol, ol er fal vourdeu-zé e zou en efféd ag ur joé sod ha méchant.

Mæs open en hermitage intérior e zeliet formein

én dôn e hou calon, èl me mès déja laret d'oh, hag é péhani é teliet hum denne memb a p'en d'ob é creis er hompagnoneaheu, hui e zelie hoah cârein er vuhé dissorba bag er retræd extérior : ne laran quet d'ob monnet de glasque en hermitage-zé d'en deserheu, èl santés Mari en Egyptianés, sant Paul, sant Antoén, sant Arsène, hag ul lod vad a hermitèd aral ; mæs me lare é teliet hum denne ag er sorbe ag er bed, eit bout d'ob hou ç'hunan guet mui a liberté, *ur* momant benac, én hou ty, pé én ul léh benac a costé, acel-fin d'hum antretenein guet hou calon ar ur chonge mad, pé ar ul lectur santel benac. Chetu petra oé pratique sant Gregoér a Nazianze : me bromeiné, emé-ean, guet-n-eign me hunan ar vorde er mor, ardro cuh-heaul ; rac me mès coustume d'hum aivertissein èl-cé un nebedicg eit dissorbein me speréd ag en anné ordinær ag er vuhé. Sant Augustin e lare ehué é oé honnéh e oé pratique sant Ambroés : me yé liès d'é dy, emé-ean, bag antréèt ma oèn én é gambre, pébani e oé perpet digueor de guement dén-zou, me gavé pligeadur doh er guélet occupet é leine ul livre benac ; hag arlerh em bout gorteit pêl hemb sannein gricq, me aé me hènt hemb conze dob-tou, rac ma chongèn ne fauté quet lemel guet-ou en tamicg amzér-zé en doé eit discuéh é speréd ag é labourieu bras hag annéus. Anfin hennéh-é en example en dès reit d'emb hur Salvér Jésus-Chrouist : rac arlerb m'en doé un dé é Apostolèd deviset dehou er péh ou doé groeit én ur mission é pébani en en doé-ind casset, ean e laras dehai : *Hum dennamb hun hunan én ul léh a costé ; deit d'inou de reposein un tamicg.*

---

## CHAPISTRE XXV.

### *En Honestis ag en Habideu.*

SANT Paul e gommande d'er grechénion hum husquein honestemant, ha dihoal doh er braguerie divusul ha divodeste. En honestis ag en habideu ha

gusquemanteu e gonsiste én danné a béhani en ou groér, ér fæçon m'ou groér ha ma hum chervigér a nehai, bag é vout prope ha net.

Ni e zelie bout perpat prope é quement-tra e zou, eit na souffrehemb jamæs ar bun habideu na coucia-dur na nitra e ellehé offancein deulegad er réral. Sellein e rér er bropretæt extérior-zé èl ur merche a burtæt en inean; rac-cé Doué e houlenne eit dispo-sitioneu a gorve én dud a Ilis, ma veint parfætemant prope hag honeste én ou gusquemant.

A fæd en honestis ag en danné hag er mod pé fæçon ag en babideu, ne ellér quet hâ réglein, na-meit revé en amzér, en oaid, calitéau peb-unan; er bompagnoneaheu hag en occasioneu é péré en hum gavér. Er goustume-é hum husquein un tanicg bràuoh én déieu gouil revé ou lid hag ou solannité: bout-zou quêmb ehué étré en habideu e husquér a pe yér d'ur feste, bag er ré e husquér a pe vér é beguin. En dud péré e zou ér hargueu ihuél e hum aleiga bràuoh a pe barissant é publique, eit a p'en dint én ou farticuliér. Un dén e zou é hunan én é dy, ne guemér quet paud a sourci de hum zressein. Ur voès é presance hé friéd e elle hag e zelie hum zressein bràu, mar gùéle é pliga quement-cé dehou; mæs mar quemérehé quementa soign de hum aleige a p'en dé hé friéd ér mæz ag er guér, é vehé gou-lennet bean mad guet-hi de bihue é clasque-hi pli-gein. Lansquein e rér a volanté vad guet er merhèd youanq certæn gusquemanteu, rac ma ellehènt desi-rein bout istimet ha houanteit, meit ma vou réglet en intantion ou dès de bligein de unan-benac dré en desir ag un alliance santel. Ne gavér quet hoah un drong quement-cé én intanvésèd, péré e chonge arré diméein, meit ne glasqueint quet hum laquat ér memb rang guet er merhèd youanq; rac èl m'ou dès passet déja dré èr stad a briédereah ha dré en dristé ag en intanhuedigueah, é credér é teliant bout son-noh ha posettoh a sperèd. A fæd er gùir intanvésèd, èl ma lare sant Paul, de larèt-é, er ré en dès er ver-

tuyau e oustad, er ré-zé ne jauge doh-t-hei bregueris erbet, nameit er ré a ellant tennein ag en humalité, ag er modesti hag ag en devotion. Rac mar glasquant pligein d'en dud, e dra-sur nen dint quet ag en nombre ag er gùir intanvésed a béré é conze en Apostol; ha ma na glasquant quet bout houenteit, perao é tougant-ind enta er mercheu ag en amourustæt. A viscoah é hroér goab ag er goh tud, a pe glasquant taillein er ré coente; ér bed memb ne bardonnér er folleah-cé nameit d'en dud youanq. Er goustume e houlenne hoah me vehér gusquet simploh haguet hilleih bihannoh a sourci én amzér a bénigen, èl mei da goareis.

Hum husquet propan ma ellehet, Philothé, ha dihoallet ne vebé ar hou tro nitra rouguet ha diganipèn. En effed, ret-é disprisein er réral eit monnet d'ou hompagnoneah guet habideu péré e elle rein dongér dehai. Mæs dihoallet eihat doh er vanitéeu ha doh er grimaceu, doh en treu curius ha doh er modeu bouffon. Héliet perpet er régleu ag er simplicité hag ar modesti, péré e zou caerran bragueris er vràuité ha gùellan escus er viltæt. Sant Pierre ha sant Paul e zihuenne é spécial doh er merhéd er sourci extraordinær a ou bleau, èl mei er frisereah hag en troyeu dijauga. Deciein e rér er mâlèd péré e zou lâche assès eit hum arreste d'er sorte drugereah-cé a lubricité hag a vanité; ha larein a rér e nehai é mant havalloh dob merhéd eit doh mâlèd, dré en dibarfection e ou sperèd; hag er merhéd péré e zou taulet d'er sorte amoêdage-cé, ne bassant quet eit bout goal-sôn é gùerhtæt; pé ahoel, mar ou dès un tamicg purtæt, a dra-sur, nen discoant quet a nehai é mesque en ol bagatellage-cé e lubricité. Larein e rér ne chongér quet é droug; mæs, èl me mès déja laret, en diaul e chonge perpet. A fæd onmé, me garehé, revé me chouge, ma vehé perpet en dud devot er ré gusquettan ér hompagnoneahen; ne laran quet er ré caerran, er ré pompussan, na guet er brassan seblant ba digueoreu; mæs ma

vehènt, èl ma lare er Scritur santel, goarnisset a fæçonieu amiable, a honestis hag a zinité. Sant Losis, dré ur gonee é hunan, e lare tout a zivout quement-cé, e pa lare é telie peb-unan hum husquein revé é stad, én ur fæçon ne ellou quet en dud honeste hag aviset mad larèt é hroér rai, nac en dud youanq rescond ne hroèr quet essès; ha ma nen dé quet coutant en dud youanq a hum arreste d'en honestis, ret-é héhe conseil en dud aviset mad, ha lausquein er ré sod d'hobér ou chonge.

---

## CHAPISTRE XXVI.

### *En Discourieu, ha de guetan tout, penaus é ma ret conze a Zoué.*

En védecinerion, é huélet tead un dén, e hanàue bean petra-é é yehaid pé é glinhuèd: ha me elle larèt ehué é ma hur honzeu merchau véritable ag en dispositioneu fal pé mad a hun inean: *Dré hou conzeu*, emé hur Salvér Jésus-Chrouist, *é vehet justifiet ha dré hou conzeu é vehet condannet.* A p'hun nès un droug benac én hur horve, ni e laqua liès ha bean hun dourne él léh ma santamb er hloès; hag hun tead e zisco bean péh sorte caranté e vàguamb én hur halon.

Mar càret erhat en Eutru Doué, Philothé, hui e gonzou liès a Zoué én hou teviseu familiér guet hou tud, guet hou ç'amièd, guet hou ç'amision: *Ya*, emé er Scritur santel, *bég en dén juste e vou carguet ag er furnès en devou méditet, hag er justice e hum chervigeou ag é dead eit annoncein hé gùirionéeu sacret.* Conzet enta liès a Zoué, ha hui e santou én-oh er péh e larér a sant Françæs, péhani, é prononcein hemb quin en hanhue a Zoué, e santé én é inean un doustér quer bras, ma streàué ur houste forh huèc betac er é dead memb hag én é vêg. Mæs conzet e Zoué èl e Zoué, de larèt-é, guet ur gùir santiment a respet hag a zevotion; ha n'hum avançet

quet de gonze a nehou guet un ton e sianee hag é quis ur perdégour; mæs conzet én isprid a charité, e soustér hag a humilité Haval doh er Prièd sacret ag er bentiqueu, scuillet é calon er ré ou cheleu er mél excellant eg en devotion hag er houste ag en treu divin; ha pedet é segrèd en Eutru Doué ma pligeou guet-ouarrousein ou ineanneu guet er glouéh ag en nran. Drès prb-tra, ne gonzet quet e Zoué èl pe vennehoh diffarie er réral, mæs guet en intantion d'inspirein d'en ol é garanté, hag heval doh en Æléd, de larèt-é, én ur fæçon tout spirituel: rac un dra souéhus-é guélet péguement er honzeu mad ha santel, péré e vé sæsonnet èl ma faut ilré en isprid e zoustér, e zou puissant eit gounie calon mab-dén de Zoué. Jamæs enta ne gonzet a Zoué nac ag en devotion én ur fæçon dissourci, nac èl ma hroér ag en treu péré nen dint na mad na droug; mæs conzet perpet e nehou guet attantion ha devotion. M'hou ç'avertisse e guement-men eit ma tihoallehet doh ur vanité dangerus, péhani e hounie ul lod vad e dud, péré e hroa profession e zevotion, ha péré de bep pèn-conze e gaige én ou discourieu hilleih a gonzeu santel he berhuidant, hemb tam attantion; hag erlerh en dra-zé, ind e grède, hag er réral e elle chué chongeal, é mant er péh ma tiscoant bout dré ou honzeu; mæs, allas! hum drompein e rant en eile hag éguilé.

---

### CHAPISTRE XXVII.

*En Honestis ag er honzeu, hag ar respet a zaliér dou-guein d'en dud guet péré en hum gavér.*

*Er hani ne béhe quet én é gonzeu*, emé S. Jâque, *hennéh e zou un dén parfæt.* Dihoallet erhat n'echapehé guet-n-oh ur gonze dishoneste benac: rac, deustou ne chongehoh quet é droug, er ré hou cleu e ellehé neoah chongeal. Ur gonze dishoneste e hum streâue én ur galon goane, haval doh un dapèn yvle;

ha gùéhavé hi hé lorbe quement, ma ta dehi bout carguet ag un tolpe eahus a chongeu lous hag e dentationeu tinér. Ur gonze dishoneste e zou un empouison péhani e streàuér ér galon dré èn discoharne; hag en tead, péhani en dès hé laret, e zou cablus ag en ol droug e elle gobér é calon en hani hé cheleu: rac deustou ma elle bout disposet mad assès eit miret é inean a vout pussuniet, gùir-vou perpet en e hoès groeit tout er péh e zou necessér eit hé holle. Ne zet quet de larèt, ne chongeoh quet; rac hur Salvér Jésus-Chrouist, péhani e hanàue er chongeu cuhetten, en dès laret d'emb *É conze er bég ag en abondance ag er galon.* Hag é vehé gùir ne chongeboh quet é droug, er goal-sperèd e chonge ettàu hilleih hag e hum chervige é cuh ag er honzeu didelvé eit corromplein celon unan-benac ag er ré ou cheleu.

Larein e rér é ma perpet douce hag agréable hanal er ré en dès daibret ag ur certæn gouryad hanhuèt angélique; hag er ré e gâre e huir galon er huerhtæt, dré béhani é tamb de vout èl ælèd ar en doar, n'ou dès jamæs én ou bêg nameit conzeu pur, honeste ha respectuus. A fæd er péh e zougue un distér dra d'en dishonestis, en Apostol e zihuenne memb ou hanhuein én bun deviseu, hag e lare d'emb *Nen dès nitra e gorromple mui er güellan comportemanteu, eit en discourieu mechant.* Mar hum chervigér eit cuhein en dishonestis ag er honzeu, e guirieu goleit hag a droyeu sontil, en amponison e streàueint ne vou nemeit sontilloh ha ne drézou nemeit donnoh ér galon: rac conzeu sæsonnet dré er sorte finesseu-zé e zou haval doh gavelodeu, péré sel-finnoh meint trempet ha sel-bégueentoh meint poéntet, sel-dangerussoh-é en taul e rant. E gùirioné, en hani e glasque dré er sorte conzeu-zé passein eit un dén deværrus ha bout istimet, ne hanàue quet peud en intantion e zeliér en devout én deviseu, nac er fin a nehai. Ellein e rér comparagein er hompagnonenheu é péré é cheleuér er sorte tud-oé, doh ur yoh gùispèd é chouguein ul lousterie benac, hag er hom-

pagnoneaheu é péré ne gleuér nameit discourieu honeste, e elle bout comparaget doh un taul gùirén, péré ne labourant nameit d'hobér er gùellan mél. Mar da enta ur beye benac de larèt d'oh conzeu dijauge, discoeit bean é tisplige d'oh é zevis, pé én ur zistroein de gonze doh unan benac aral, pé én ur fæçon benac e béhani é ellehoh hum evisal ér momand-cé.

Mechér ur goapour e zou ur vechér forh didalvé. Doué en dès ur haz bras doh er vince-zé, hag en dès gùéharal, forh liès, punisset er hoaperion én ur fæçon terrible. Disprisein en nessan e zou un dra contrel bras d'er garanté ha hoah mui d'en devotion: hama, na ellér quet gobér goab ag en nessan hemb n'en disprisér. Er goapereah e zou enta ur péhèd énorme, hag en Doctorèd en dès ræson de larèt é ma hounéh-é er goahan fæçon d'offancein en nessan dré gonze, rac mei perpet diazéet ar en disprisance; durant ma ellér gùéhavé en offançein dré er fæçonieu aral, hemb chongeal a en disprisein. Mæs a fæd er bourdeu joéius péré e gleuér é mesque en dud a fæçon, ha péré ne vlessant nae er garanté nac er modesti, en dud ancién e gavé én-hai ur sorte vertu, hag ellein e rér ou hanhuein fæçonieu de zevis caer hag agréable. En troyeu ha distroyeu fin-zé ag er honzen e chervige de rejouissein en isprid én occasioneu distér, é péré é teværrér diar gouste dibarfectioneu hun nès en eile-éguilé Mæs ret-é dihoal erhat é sigur bourdal ha deværral ne yehér betac gobér goab; rac er goapereah e zougue de hoarhein ar gouste en nessan dré zisprisance eit-ou; mæs ur bourd laret guet doustér ha guet finesse ne hroa hoarhein nameit a gaus d'en dro joéius ha coente ag ur gonze benac tennet esprès ha laret guet liberté ha confiance, èl ma arrihue guet er ré péré e hum hante guet honestis, ha péré e receu er sorte farceu-zé guet er memb doustér, assuret mé mant ne vou hanni ér gompagnoneah hag e hum glémmon. A pe huélé sant Loeis er Venéb péré e oé én é balæs é clasque

discoural er dreu a houis hag a gonséquance arlerh é leigne, ean e laré dehai : *Nen dé quet hennen er momant de ziscoural ar er sorte treu-zé, mæs de hum zivertissein dré ur bourd benac : raccé peb-unan lareèt guet liberté hag honestis er péh e garou.* Ean e glasqué é quement-cé gobér pligeadur d'é duchentil, péré e oë tro-ha-tro dehou eit receu guet-ou er mercheu emisplan ag é vadeleah. Mæs, Philothé, a fæd en emzér e zeliér consacrein én un devœrrance douce, possamb-ean én ur fæçon ma assurou perpet d'emb en devotion en éternité eurus ér baraouis.

---

## CHAPISTRE XXVIII.

### *Er Jugemanteu temérér, pé rai hardéh ha diavis.*

*Ne juget quet, ha ne vehet quet juget*, e lare d'emb hur Salvér Jésus-Chrouist ; *ne gondannet quet, ha ne vehet quet condannet. Naren*, emé sant Paul, *ne juget quet quént en amzér, bet que ne zei en Eutru Doué de revélein er segred ag en tihoeldæt, ha de zizolein er honseilleu ag er haloneu.* O na péh displigeadur e hroa de Zoué er jugemanteu temérér ! Jugemanteu en dud e zou temérér, rac hanni nen dé juge en aral, ha rac doh hum jugein en eile-éguilé, ind e hum lance én un droéd hag én ur gargue péré n'appartenant nameit de Jésus-Chrouist ; temérér-ind hoah, rac er malice principal ag er péhèd en dès hé mamen én intantion hag ér honseil ag er galon ; ha chetu er péh e zou aveit omb er segrèd ag en tihoéldæt ; temérér-ind anfin, rac peb-unan en dès assés a zehou é hunan, hemb hum vellein e jugein é nessan. Requis-é de hihue-benac ne faut quet dehou bout juget, hum viret e jugein é nessan, hag hum jugein ean-memb : rac hur Salvér Jésus-Chrouist e zihuenne doh-emb a jugein henni, hag en Apostol sant Paul e ordrenne d'emb hum jugein ni-memb ér fæçon-man : *Mar hum jugeamb ni hun hunan, ne vehemb quet juget.* Mæs, allas ! ni e hroa tout er hontrel : rac

é jugein hun nessan de bep cource, ni e hros er péh e zou dihuennet doh-emb ; hag e fæd er péh e zou ordrennet, de larèt-é, hum jugein ni hun hunan, n'er groamb jamæs.

Él m'en dès er jugemanteu temérér mamennetu tout différant, ret-é ehué clasque dehai remædeu différant. Bout-zou tud péré, dré natur, en dès calonen eigre, huerhue ha ruste, ha péré, hemb considerein nac espergnein hanni, e daule ou velim er guement-tra e zou, hac e change er jugemant hec er justice én absynthe, èl ma lere er profæt Amos, rac me jugeant perpet ou nessan guet en dehuéhan rustoni. Er ré-zé en dès dobér ag ur médecinour spirituel, habil hag aviset mad ; rac, èl mei naturel ou hlinhuéd, diæz-vou donnet de bèn ag er gùellet ; ha deustou nen dé quet péhed en huerhoni hag er rustoni-zé a galon, mæs quêntoh un dibarfection, ind e zou neoah un disposition dalhable, péhani e zougue hilleih de jugain guet rai e hardéhtæt he ile hoalgonee. Lod e zou taulet d'er jugemanteu temérér quêntoh dré orgueil ait dré rustoni a imur, rac me laquent én ou sperèd é cresqueint ou mérit revé ma tiscarreint hani er réral : isprideu roc ha béyèd dré ur fiance orgueillus, péré e gave é ma-ind é tout, ha péré e hum istime quement, me sellant tout er péh nen dé quet ind, èl treu izel he distér. *Naren*, e laré er sod farisién-hont, *nen don quet haval doh en dud aral*. Bout-zou lod péré e vâgue én ou halon un orgueil ouhettoh, he péré e gonsidére guet pligeadur en droug e gàvent én ou nessen, é comparage doh eu avantegeu e gredant ou devout, eit cevouet mui e zoustér é huélet é mant gùel eit-ou heg eit bout istimettoh. Hama, er bligeadur e santant é quement-eé e zou quer sontil, m'en dé ret en devout deulegad goal-splan eit hé spurmantein ; forh lièa memb er ré hé màgue én ou halon, n'hé gùélant quet, a vihannoh n'hé diseoér dehoi. Hilleih a dud, é clasque hum hlorifiein é mant gùel eit nen dint, he calmein er rebreicheu a ou houciance, e juge a volenté vad é ma

cablus er réral ag er memb vinceu guet-hai, pé en ou dès sieu quer bras él d'hai; hag aben-caér ind e grède penaus en nombre bras ag er ré criminel e vibanna er blâme ag er pébèd. Ul lod vad aral e sorbe ou sperèd hag e gave ur bligeadur vras é filosofal ar imur er réral, ha diar suspédeu væn e hanèuein ou inclinationeu ha tout ou homportemant; ha mar arrihue guet-hai, dré chanche, devise juste ur huéh benac, ind e hum daule quen æz ha quen hardéh de jugein diarben epparanceu trompus, ma hès poén vras doh ou distroein ha doh ou zennein a ou filosofi digampen. Mæs péguement e huélér péré e juge tout dré hoalimur, rac ma cavant perpet droug er péh nen dé quet d'ou gouste, durant ne gavant jamæs droug erbet ér péb e blige dehai? Ya, quement-cé e zou gùir, nameit én ur circonstance forh souéhus, mæs, allas! rai véritable, é péhani er garanté rai vras e zougue de hoal jugein ar gouste en hani memb e gârér. Chetu de béh effèd monstrus é conduie ur garanté paillard, dibarfæt, brouillet ha languissant. Jalousi miliguêt, péhani, èl ma houyér, e gondanne un dén èl un traitour hag un adultér, diarben ur simple sèl hemb gnin, ur gonze scan, un distér mini-hoarh. Anfin en dougeance, en ambition hag er folleaheu aral e sperèd e secoure hilleth ha liès de gouèhe é suspédeu væn èl-cé ha d'hobér jugemanteu temérér.

Mæs mèn monnet de glasque remædeu inemb de gnement a zrougueu? Larein e rér penaus er ré en dès ivet diar ur certæn lezeuen ag en Ethiopi, hanhuet opiusa, e grède é huélant partout serpantèd ha treu blaouahus; hag aveit ou gùellat, nen dès quet gùel eit rein dehai gùin palmès d'ivet. Beèt er péh e garou, me lare penaus er ré e zou corromplet ou halon dré en orgueil, pé dré en ivi, pé dré en ambition, pé dré er haz, e gave droug ha blâmable tout er péh e huélant; he me lare hoah penaus nen dès nameit er garanté, diazéet mad én ou inean, hac a béhani er balmen e zou er symbol, e elle ou diffréein net doh er goal inclination ou dès de jugein èl-cé, a drès hac

abèn, inemb d'er justice, ha liès mad inemb d'er huirioné. Er garanté, é léh monnet de glasque en droug, e zouge memb ag er havouet én hé hênt; ha mar arrihue guet-hi, inemb d'hé intantion, er havouet, hi e zistro hé fàn hemb gobér seblant en hé dès gùélet nitra; hi e ya pêlloh: rac quentéh èl ma cleu en distérran brud a zroug, hi e chairre hé deulegad guet eune ag er gùélet; hag arlerh, dré ur franchis santel, hi e grède é ma nitra-é, pé d'er muihan tout, er aquæd pé un apparancieg a zroug Mar dé casi forcet, én drespet dehi, d'avouéein é ma en droug memb hé dès gùélet pé cleuet, hi e zistro bean hé deulegad, hag e assaie ancoéhat tout. Er garanté e zou enta ur remæd puissant doh en ol drougueu, mæs é spécial dob hennen. Er ré e zou clan guet er jannès e gave é ma milin tout er péh e huélant; ha larein e rér nen dès nitra gùel eit ou gùellat aveit laquat idan plandeu ou zreid ur certæn lezeuen hanhuet éclær. A dra-sur, malice er jugemant temérér e zou haval doh er jannès, pébani e hroa d'er ré e zou clan guet er hlinhuèd-cé cavouet droug tout er péh e buélant. Hama, pihue-benac e venne ou gùellat, ne glasqueèt quet remædein ou sperèd, mæs labourceèt de remædein en inclinationeu a ou halon, péré e ellér hanhuein treid en inean; rac en inclinationeu ag er galon e zougue en inean él léh ma boulenne Mar doh enta douce ha charitable a galon, tout ou jugemanteu e vou douce ha charitable. Chetu emen tri example admirable e bresentan d'ob a zivout quement-cé.

Er Patriarche Isaac en doé laret d'Ahimelech penaus Rebecca e oé é hoær; mæs, é huélet er mercheu tinér ha familiér a amité e rènt en eile d'éguilé, er roué-zé e bum zefias é oé Rebecca un dra-benac mui eit hoær d'Isaac, hac e jugeas é oé priéd dehou. Un dén didalvé en devehé juget é oé é væstrès-oé; pé mar en dehé hé sellet èl é hoær, ean en dehé juget é oé Isaac un infâme hac ur paillard abominable. Mæs Ahimelech e sellas en effær-zé doh en tu cha-

ritaplan ma oé possible dehou. Chetu é péh fæçon é tehér jugein mad ag en nessan, é quement ma ellér. A p'en dehé un action cand face différant, ne fautehé quet jamæs hé sellet nameit doh en tu cærran. Sant Jogeb e houyé sur é oé brazès er Huérhiès santel; mæs èl ma hanàué hé santeleah ihuel, ha hé buhé divlam ha pur èl un Æl, ean e zihoallas a suspettein é fæçon erbet hé homportemant, deustou d'er ræsonieu en doé de hum zefiein; rac-cé ean e queméras er résolution d'hé huittat, ha de lausquein èl-cé er jugemant étré deourne en Eutru Doué. Er Sperèd-Santel e hroa d'emb remerquein én aviél é queméras sant Jogeb er résolution-zé, rac ma oé un dén juste. Rac-cé un dén juste, e pe ne elle quet agrén escusein action nao intantion unan-benae e hanàue sur eit un dén léal, n'hum velle quet a nehou e er jugein; mæs ean e assai dismantein er chongeuzé ag é speréd, hac e lausque tout er jugemant étré deourne en Eutru Doué. Mæs hur Salvér Jésus-Chrouist ar er groéz n'ellé quet escusein pèn-d'er-bèn péhèd er ré en doé-ean crucefiet; rac-cé ean e vennas ehoel bihannat er malice a nehou, én ul laret ne houyènt quet petra e broènt: a pe ne ellamb quet ehué escusein péhèd hun nessan, assayamb ahoel laquat d'en devout truhé doh-t-ou, én un durel er garé ag é faute ar un dra supportable benao, èl mei en inorantèd, er fragilité.

Jamæs enta nen dé permettet jogein en nessan? Naren, Philothé; rac Doué é hunan e juge er ré criminel ér hed-men dié jugemanteu en dud é cargue. Ne huélamb no ne gleuamb, gùir-é, él lia nameit en officerion a justice; mæs en dud-cé nen dint nameit ministrèd en Eutru Doué; ind e explique en arresteu ag é justice, ha ne zeliant dousuein santance erbet nameit revé er péh ou dès disquet ag ó berb. Mar lausquant e costé er régleu ou dès receuet guet-ou, eit hélie ou fantasi, nezé nen dé quet mui Doué, mæs ind-memb e juge, ha raccé é veint jugat: car dihuennet-é dob en dud con-

sideret revé ou halité a zén, de larèt-é, péré nen dint quet é cargue, a jugein er réral. Güélèt pé hanàuein un dra-benac, nen dé quet er jugein; rao, eit jugein ag un dra, ret-é, revé m'en explique er Scritur, en devout ur ræson benac, braa pé bihan, gùir pé apparançus, péhani e zeliér pouisein hag examinein perhuéh-mad. Rac-cé, e laro hoah er Scritur, é ma déja juget er ré n'ou dès quet er fé; rac n'ou dès ræson erbet de vout én arvar e ou dannation. Mæs, e larehet-bui, bout é doutance ar gouste en nessan, nen dé quet enta un droug? Naren absolumant, rac jugein-é e zou dihuennet, ha non pas doutein. Nen dé quet neoah permettet doutein na suspettein, nameit a pe hum gave gùir ræsonieu péré e oblige de guement-cé: rao ma ne hoès quet ræsonieu véritable, hou toutance hag hou suspet e vou temérér. *Pe vehé hum gavet ul lagad didalvé benac de buélet Jacob a pe vocquas de Rachel étal er punce, doh hé saludein guet honestis, revé er goustume, pé de huélet Rebecca é receu clehiér-discoharne ha braguerisseu merhèd a zourne un dén dishanàuet ér vro, èl ma oé Eliézér, aben-caër ean en dehé fal juget ag en ihue verh youanq-cé, péré e oé on dihue exampleu e buerhtæt; mæs, e dra-sur, nen devehé quet bet ræson erbet de jugein: rac tennein ur fal gonséquance ag un action péhani nen dé ne mad na droug én-hi hé hunan, e zou ur suspet temérér, a vihannoh n'hum gavehé billeih e circonstanceu péré, joéntet assamble, e fournissehé ræsonieu crihue assès eit gobér hanàuein er huirioné a béhani é oér én arvar.*

Anfin er ré e zou sourcius de réglein erhat ou honciance nen dint quet pand teichet d'hobér jugemanteu temérér; hag é léh colle ou amzér he lorbein ou sperèd é tilouyein actioneu hag intantioneu ou nessan, a pe huélant é ma brouillet hag ambarrasset é gomportemant, ind e zistro doh-t-hai ou hunan, hag e laqua ol ou studi de zifautein ha

de gorrigein ou buhé : haval doh er gùirén, péré a p'en dé, tihoél ha coumoulêc en amzér, e hum denne én ou ruscad eit gobér ou labouriqueu ordinær. Nen dès nameit en ineanneu væn hag inutil péré e hum abuse d'examinein buhé er réral : difforhamb neoah doh er ré-zé en dud péré e zou obliget dié ou hargue, èl mai er penneu a diegueah, pé er ré en dès, dré ou vacation, autorité ar er réral : er ré-zé e vanquehé d'ul lod vad a ou devér, pe na vebènt sourcius de sellet ha d'éhuéhat hac een-zou peb-tra é reihtæt hac é règle. Hum acquitteènt enta a ou obligationeu guet ur gùir garanté, hac arlerh m'ou devou-ind accomplisset, ménageènt ou réflexioneu eit-hai ou hunan.

---

## CHAPISTRE XXIX.

### *Er Goal-gonzereah.*

En néhance, en disprisance ag en nessan hag en orgueil e loge perpet ér memb calon guet er jugemant temérér; mæs ean e stleige hoah ar é lerb un tolpe éahus a zrougueu, a béré er habitæn e zou er goal-gonzereah, er vocen ag en deviseu. Ah! perso ne més-mé ur hleuen-tan a ziar en autær santel eit purifiein divès en dud a ou ol fallanté, èl ma purifias guéharal un æl ré er profæt Isaï, eit el laquat ér stad de gonze èl ma fant a Zoué. A dra-sur, pe vehé forbannet er goal-gonzereah ag er bed, é vehé distruget ul lod bras a béhedeu.

Open er péhèd e gommettér é lemel, inemb d'er juste ha ræson, é réputation guet en nessan, obliget-vér hoah d'hobér dehou ur réparation antiér a inous revé en natur, er galité hag er circonstanceu ag er goal-gonzereah : rac hanni ne elle antréein én nean guet danné é nessan étré é zeourne; hag en inour e zou er brassan hag er préciussan ag en ol madeu extérior. Mab-dén en dès tri sorte buhé : unan spirituel,

unan corporel hag unan revé en honestis ag er bed. Græce Doué e zou er vamen ag er vuhé spirituel; en inean e zou er vamen ag en hani corporel, hag er réputation ved e zou er pén ag er vuhé honeste revé er bed. Er péhed e hroa d'emb colle er vuhé spirituel; er marhue e lamme guet-n-emb er vuhé corporel, hag er goal-gonzereah e zistruge er vuhé honeste é mesque en dud. Er goal-gonzereah e zou un espéce multre, hag er goal-gonzour, dré un taul tead hemb quin, e za de vout cablus a dri marhue spirituel: de guetan, ean e lahe é inean, en eile, inean en hani er cheleu, hac anfin ean e zistruge réputation en hani a béhani é hoal-gonze. Chetu perac é lare sant Bernard é ma en diaul guet en hani e hoal-gonze ha guet en hani er cheleu. Mæs er goal-gonzour en dougue ar é dead, hag en hani e cheleu en dès ean én é scoharne; ha David, é conze eg er goal-gonzerion, e lare *en ou dès luemmet ou zead èl er serpant*; de larèt-é, èl m'en dès tead er serpant deu vég de biquein, revé er filosofe Aristot, tead er goal-gonzour, dré un taul hemb quin, e streâue é velim é calon en hani e cheleu hag ar réputation en hani e bèheni é hoal-gonze. M'hou conjure enta, Philothé, jamæs ne hoal-gonzet nag e doste nac e bêl. Dihoallet erhat a garéein hou nessan ag ur faus crime benac, nac a zizolein é vinceu segréd, nac e gresquein é sieu hanâuet, nac a zûein é œvreu mad, nec a zinahein en avantageu e houyet en dès, nac e ou diguisein dré valice, nac e ou bihannat dré ou conzeù: rac en ol fæçonieu-zé de hoal-gonze e offance bras en Eutru Doué, drès peb-tra, er ré e zougue guet-hai ur gueu benac; rac nezé é hès deu béhéd, de larèt-é, er gueu hag en dommage e hroér d'en nessen.

Er ré e hum brepare de hoal-gonze dré certæn mélationeu caër, e zou er maliciussan hag en dangerussan goal-gonzerion. Eit on-mé, e lare unanbenac, me gâre hennen ha hennen: én effèd, un dén e fæçon-é; mæs neoah, ret-é avouéein é ma bet

un traitour. Honnont e zou ur verh vertuus, mæs enfin attrappet-é het. Ah, na méchantet arden! En hani e denne guet un arhalastre, ne hâle er flêcha guat-ou pêllan ma elle nameit eit stennein gùel er gorden, acel-fin ma vou surroh ha nerhussoh hé zaul; hag er goal-gonzerion-zé ne gommançant, haval-vehé, dré vêlein, nameit eit preparein ou zaul guet mui e valice ha diazéein donnoh en décrience é calon er ré ou cheleu.

A fæd er goal-gonzereah, péhani e sallér dré vourdeu fin pé finoh, ellein e rér larèt é ma honnéh er gruellan e zou tout. Ellein e rér comparagein hé malice doh hani er parzil qui, péhani e nehou é hunan n'ampouisonne quet én un taul ha doh péhani é cavér ul lod vad a remædeu; mæs ur huéh mei caiget é mesque gùin, nen dès quet mui e remædeu dehou. Chetu penaus ehué ur goal-gonze, péhani ne rahé meit antréein dré ur scoharne eit sortie quentéh dré en aral, e hlante dôn én ispr id mar gouyér hé sæsonnein dré un distil sontil ha farçus. Quement-cé e venne rein d'emb d'antand er profæt David dré er honzeu-men : *ind ou dès velim en aspiq édan ou divès.* Èn effèd, piqueadur en aspiq e zou quer sontil, mé ma diæz´bras hé spurmantein, ha ne santér ar hé lerh nameit un daibrance agréable, péhani e zigueora er galon hag er hoelleu, hag e acùille dré-z-hai ur velim doh péhani nan dès quet a remæd.

Ne laret quet anta : hennont e zou un ivraigne pé ul laire, eit hou pout-ean gùélet ur huéh meau pé é lairreah. Un affront vehé quement-cé; rac un acte é hunan nen dé quet assès eit rein hanhue d'un dra-benac. En heaul e hum arrestas ur huéh a halamor de victoër Josué; ur huéh aral ean e eclipsas e balamor d'er victoër e zougas Jésus-Chrouist é verhoel ar er Halvér; eit quement-cé nen dès hanni hac e larou ne voulge quet en heaul, pé é ma tihoél. Noé e veàuas ur huéh, ha Loth ur huéh aral; hanni e nehai ne oé neoah ivraigne. Sant Pierre e vlasfémas ur huéh, hag e vlessas un dén ur huéh aral: hanni,

eit quement-cé, nen dès larat é oé ur blasfémour hac é vourré éhuélet goaid é nessan é ridêc. A pe hanhuér unan-benac vertuus pé vincius, é ıér d'entand é pratiquı a huerço er vertu, pé é ma teichet d'er vince. Deustou mei bet un dén pêl-amzér vincius, é risclér hoah e farie doh en hanhuein vincius. Chetu er péh e arrıhuas guet Simon el Léprus, péhani e hanhué Madelén ur béhourès; rac ér momand-cé hé halon convertisset e oé læn ag ur gùir gontrition: rac-cé hur Salvér Jésus hé heméras édan é brotection inemb d'er rebreicheu-zé e hroé dehi. Er Farisién, er ful-hont, péhani e sellé ar Publiquén èl ur péhour disquentet, e hum drompé hoah a vras; rac ér memh momand er Publiquén a oé bet justifiet. Allas! p'en dé quer bras madeleah en Eutru Doué, ma ellér én ur momand, dré ur sincér retourne trema-z-ou, gounie é galon hac obtenein miséricorde, pèh assurance e ellamb-ni hur bout é ma péhour hinihue en hani a oé déh ér pébéd! En dé a zéh ne zelie quet jugein en dé a hinihue, en dé a zéh e zou tremeinet: en dehuéhan dé a zou en hani present; ha nen dès meit en dehuéhan dé e juge ol er réral. Jamæs enta ne ellamb, hemb dangér a farie, larèt é ma méchant hennont pé bennan, ha mer belié requis conze, ne ellamb quin larèt nameit, en dès groeit ur fal action benao, é ma bet dirollet é vuhé én amzér-hont, é hroa droug ér momand-men; mæs en dé e zéh na talle nitra d'en dé e hinihue, nac en dé e hinihue, d'en dé a zéh, ha hoah bihannoh en dé a hinihua d'en dé a arhoah. Nen dé quet essès hout délicat a gouciance ar er poénd-cé; mæs ret-é hoah bout aviset mad eit dihoal doh ur scossel aral quen dangerus, é péhani é couéhe ul lod vad péré, eit hum viret a hoal-gonze, e hum laque da vélein er vinceu. Mar hanàuet enta unan-benac péhani e zou teichet de hoal-gonze, ne laret quet, é sigur en escusein, é ma libre, franc ha sincée én é zavis: mar dès un arel benac hac e zisco é orgueil dizolo-caër, na laret quet é ma noble a galon, hac en en dès modeu honeste;

ne hanhuet quet er hamaradage hac en hantis dangerus simplicité he deværranceu innoçand ; ne ret quet ehué d'en diaboeissance en hanhue a intampi, na d'er randon en hanhue a vaillantis, na d'er baillardiah en hani a aniité. Naren, Philothé, ne faut quet, é sigur péllat doh er goal-gonzereah, douguein bri d'er vinceu aral, nac ou mélein, nac ou entretenein ; mæs delieın e rér larèt gronce ha net, ur vince e zou ur vince, ha blâmein er péh e vérite bout blâmet : èl-cé Doué e vou, hemb doutance, glorifiet, meit ne zivarchehér quet ag er honditioneu-men. De guetan, ne zeliór quet blâmein vinceu en nessen, a vihannoh ne vehé é quement-cé un avantage benac pé eit en hani e gonze, pé eit er ré doh péré é conzér. Par-example, me gleu conze dirac tud youanq a gamaradage didalvé hac a hantis dangerus certæn peutrèd ha merhèd, e ziscourieu dissolit hennont pé honnen, pé a vodeu aral contrel d'er burtæt : hama, ma ne vlâman quet guet liberté er sorte comportemant scandalus-cé, en ineanneu sean ha tinér péré ou cheleu e guemérehé occasion de gouéhe ér memb disordreu. Me zelie enta, eit ou fourfit, blâmein quentéh er péh e larér, a vihannoh ne gavehèn é vehé jaugeaploh gortoz eit quement-cé un amzér hag un occasion aral é péhani é vehé guellet gùel ménagein réputation er ré a béré é hoal-goozér.

Ret-é open me vein dalhet én ur fæçon benac de gonze : par-example, mar d'on unan ag er ré considerettan ag er gompagnoneah, he me vehé credet ne gavehèn quet droug erbet ér péh e larér, rac ne sannehèn gricq, mæs mar d'on ag er ré dehuéhan ag er gompagnoneah, ne zelian quet hum vellein a conterollein tra erbet ; mæs me zelie conze justan ma ellein, ha larèt er péh e zou requis, he non-pas quin. Par-example, mar conzér a certæn camaradigueah étré tud youanq : eh dam ! Philothé, me zelie derhel juste er balance, ha dihoal a laquat é costé erbet nitra hac e ellehé cresquein pé bihannat er péh e zou passet. Ma nen dès enta én affær nameit un ep-

parence distér, pé un diavistet hemb qnin, ne larein quet hirroh na berroh; ma nen dès én-hi na diavistet nac apparance, ha me ne huélér é quement-cé nameit un digaré caër, pébani en devou cherviget d'un dén malicius benac eit golein é hoal-gonzereah; nezé ne sannein quet grieq, pé mar conzan, me larou ehué juste èl-cé. Er Scritur santel e gomparage liès tead mab-dén doh ur rasoér, ha ræson hé dès: rac me zelie éhuéhat erhat e pe jugean me nessan, querclous èl ur médecinour habil, a p'en dé é trouhein er bicg étré en nerhenneu ha tolte d'en nerhennicgueu.

Anfin a pe vlàmér er vinceu, ret-é espergnein en dén muihan ma ellér. Gùir-é è ellér conze guet liberté ag er béherion décriet hao banàuet guet en ol eit tud a fal vuhé; mæs ret-é hum gonduie perpet é quement-cé dré un isprid a charité hac a druhé, ha non-pas guet randon pé guet présomption, na dré ur santimant a joé doh ou guélet é goal-stad; rao nen dès nameit en ineaneu ponnér he làche capable d'hum rejouissein a valheur ou nessan. Me zfforbe neosh ag en nombre-zé er ré e zou anemisèd disclæriet de Zoué ha d'é Ilis, èl mei er penneu ag en hérétiquèd, ag er schimatiquèd, hac ag en ol bandenneu scandalus, rac er ré-zé e zou ret décriein quement ma ellér. Un acte a charité-é crial ar er blei, a p'er guélér é mesque en devèd, ne verne quet mèn é.

Conterollein e rér ehué guet hilleih a liberté comportemant er Rouanné; goal-gonze e rér hemb scrupul ag er bobleu antiér a bep bro; peb-unan ou musul revé é inclination hac é fantasi. Philothé, ne gouéhet quet ér faute-zé; rac open en offance e rehoh de Zoué, hui e ellehé tennein tabud ar-n-oh dré guement-cé. A pe gleuehet goal-gonze a hou nessan, essaiet turel un doutance benac ar er péh e larér er é gouste, mar guellet er gobér hemb blessein er justice; ahoel escuset é intantion: ma n'ellet quet memb en escusein, discoeit en e hoès truhé doh-t-ou. Distroeit en discour ar un dra-benac aral, én ur chongeal én-oh bou ç'hunan hag én ur zegasse

chonge d'er réral nen dé nameit de hræce Doué hemb quin é ma deléable er ré ne gouéhant quet é faute erbet. Hum cherviget guet doustér ag un dra-benac eit distroein er goal-gonzour doh-t-ou é hunan, ha laret guet liberté tout er vad e houyet a zivout en hani a béhani é hoal-gonzér.

---

## CHAPISTRE XXX.

### *Aviseu aral ar en Discourieu.*

Groeit ma vou attàu hou langage sincér, douce, naturel ha fidel. Dihoallet erhat doh er fausoni, en troyelleu ha doh peb sorte diguisereah. Rac daustou nen dé quet mad larèt perpet tout er péh e zou gùir, jamæs neoah nen dé permettet blessein er huirioné. Hum accoustumet de hum virein e larèt jamæs gueu erbet, nac a hou vad volanté, nac é sigur hum escusein, nec eit tra erbet a hènt-aral, én ur chongeal é ma en Eutru Doué en Doué a huirioné. Mar achappe guet-n-oh enta ur gueu benac hemb chongeal, ha mar guellet quentéh reparein hou faute, pé doh hum expliquein gùel, pé én ur fæçon benac aral, ne venquet quet a er gobér. Gùel ha bràuoh en hum justifiér dré un escus véritable, aveit dré ur gueu studiet.

Deustou ma ellér gùéhavé guet éhuéh hac avis diguisein ha cuhein er huirioné dré un droyel benac ér honzeu, er pratique-zé ne vehé quet neoah permettet, nameit én treu a gonséquance, a pe chervige quement-cé eit gloer hac inour en Eutru Doué. Mæs én ol circonstanceu eral, peb sorte aiden e zou dangerus; rac èl ma lare er Scritur sacret, er Sperèd-Santel ne hroa quet é zemeurance én un isprid faus he diguiset. Biscoah nen dès bet gùel nac amiaploh finesse, eit er simplicité: doh bugalé er bed é jange hum chervige a droyelleu ha fausoni én ou devis; mæs bugalé en Eutru Doué e ya drèt guet ou hènt, hao ou halon ne hoér quet petra-é diguisein. *Pihue-benac*, emé Salomon, *e guérhe guet simplicité*, e

*guérhe guet confiance.* N'en dès nameit en dud lourt ba goana a sperèd e implé er gueu, er ſausoui hac en diguisereah; drè-zé ehué én hou hanàuér.

Sant Augustin en doé laret ér buarvèd livre ag é govézioneu, penaus é inean hac hani é ami ne oènt ou dihua nameit un inean, penaus na gavé mui nameit gloès ér bed-men a houdé ma oé marhue é ami; rac ne fauté quet dehou bihuein a hantér ha guet un hantér buhé, ha penans, eit quement-cé memb, ean e zougé neoah a verhuel, guet eune ne vehé marhuet tout é ami. Arlerh ean e gavas er honzeu-zé rai studiet ha rai linguernus, hac ean ou blâmas él livra ag é zislare, hac ou hanhue un amoêdigueah vras. Hui e huéle, Philothé, pèh quen délicat-oé inean caër er Sant-cé ar er honzen studiet ha seblantus. A dra-sur, unan a ornemanteu caërran buhé ur hrechén e zou er fidélité, er sincérité, hac er franchis ag el langage. *Me mès ean laret, ha m'er groei*, a grié ihuel er profæt David, *me héliou drèt me hènteu, guet eune n'em rantehé me zead cablus ag ur pèhèd benac. Ah! men Doué, laqueit ur hoard ar mem bég; hac eit ne sortiou quet a nehou nitra e vèrtehé bout blâmet, laqueit ur santinel éhuéhet ar men divès.*

Er roué sant Loeis en dès lausquet guet-n-emb en avis-men: ne zislaret hanni, a vihannoh ne vehé ret eit miret ur péhèd, pé un dommage benac, mar faut d'oh pêllat doh peb sorte debat. Mæs a p'en dé requis harzein doh er réral ha dihuennein ur santimant contrel d'ou hani, ret-é er gobér guet doustér, ha bout éhuéhet mad eit dihoal a ziscoein é clasquér contraignein ou sperèd. En effèd, jamæs ne hounièr nitra a pe guemérér en treu a drès, guet un ton brusque ha berhuidant.

A fæd er règle en dès quement gourheménet en dud aviset mad ag er goh amzér, de hum viret a gonze paud, ne faut quet hé antandein én ur fæçon ne larehér quet paud a gonzeu, mæs quêntoh ne larehér quet paud a gonzeu inutil ha dibourfit. Raç ne jugér quet ag er honzeu doh ou nombre,

mæs doh ou halité. Rat-é dihoal, haval guet-n-eign, doh dihue acossel dangerus : de guetan, doh er mineu roc ha ruste e ziscoér é hoarne ur silance studiet ér hompagnoneaheu é péré en hum gavér, rac er sorte modeu-zé a zisco é vér défius ha disprisus; en eile, de vout perpet é caquettal hac é langageal, hamb lausquein guet hanni en amzér nac er gommodité de gonze : rac quement-oé e verche ur pèn scan hac ahuélet.

Sant Loeis ne' vourré quet ma conzér é segrèd en eile doh éguilé, a pe oér é compagnoneah, hao é spécial a pe oér doh taule, guet euna a hobér credein d'er réral é hoal-gonzér a nehai. Ya, e laré-ean, a p'en d'oh doh taule én ur gompagnoneah honeste, mar e hoès un dra-benac a vad hac e zevœrrus de larèt, laret-ean crihue, ma cleuou en ol; mæs mar dé un affær a vras conséquance, goarnet-hi guet-n-oh, ha hui e gonzou a nehi ur huéh aral.

---

## CHAPISTRE XXXI.

*En Divertissemanteu, ha de guetan tout er ré e zou honeste ha permettet.*

En ol e honér é ma necessér un divertissemant honeste eit discuéh en isprid ha soulagein er horve. En dén eurus Cassien e lare penaus ur giboessaour e gavas un dé sant Yehan en Aviélour doh hum zivertissein guet ur gluyar e oé guet-ou ar é vréh, hac e houlennas guet-ou perac un dén a santeleah èl d'ou é passé-ean en amzér é hoari guet un dra quen distér? Quentéh er Sant e houlennas ehué guet-ou perac ne zalhé-ean attàu é arbalastre bandet? Rac, emé er giboessaour, p'hé dalhelièn attàu bandet, hi e gollehé hé nerh. Hama, e rescondas nezé en Apostol, ne veoh quet enta souéhet mar ran bermen un tamicg arsàu d'em sperèd, eit m'er havein gùel ér stad de gontamplein en treu divin. Ne véemb quet én arvar péh hanhue rein de sperèd

ruste ha goué certæn tud-zou, péré ne vennant jamæs hum zivertissein, na permettein d'er réral quemér deværrance erbet a hanhuamb-ean vince, ha ne hum drompehemb quet.

Quemér en air ag en amzér én ur bourmeine, hum rejouissein én un devis douce hac agréable, sonnein guet un instrumant benac, cannein, monnet de giboès, chatu divertissemanteu honeste, é péré é ellér hum gomportein mad, hemb ur vertu extraordinær; hac assès-é, eit n'abusér quet a nehai, bout aviset erhoalh eit réglein peb tra revé é rang, é amzér, é léh hac é circonstanceu necessér.

En hoarieu é péré ne vér én gorto doh er gouni nameit revé ma vér adresset hac habil a gorve hac a sperèd, e zou tout divertissemanteu a nehai ou hunan mad ha permettet : nen dés de eihoal nameit a impléein rai a amzér én hai hac a risclein sommeu rai vras. Mar pasér rai a amzér é hoarie, ne ellér quet mui en hanhuein un deværrance, mæs un occupation ; ha nezé, é léh soulagein en isprid hac er horve, é santér er sperèd lorbet ha fatiquet, èl ma arrihue guet er ré e basse puèmb pé huéh ær é hoarie en échег ; pé a pe vé er horve dihuiguet ha scuéh-brein, èl ma arrihue guet er ré e dremeine rai a amzér é hoarie bolot. Mar dé rai vras er somme e risclér én hoari, inclinationeu en hoarierion, a zireih hac a honeste ma oènt, ind e dro de folleah : open quement-cé, nen dé quet juste risclein ur somme a gonséquance é sigur recompancein un dra quen distér ha quen dibourfit, èl mei en adrès hac en habiltæt é hoarie.

Drès peb-tra, dihoallet erhat, Philothé, a vout rai daulet guet er sorte treu-zé : rac, ne verne péh quen honeste-é un divertissemant, bout douguet dehou e zou perpet ur vince. Ne vennan quet larèt ne faut quet quemér pligeadur én hoari, a pe hoariér ; rac a vihannoh ne vehé quet a zivertissemant ; mæs me lare ne faut quet en desirein, er hlasque guet souroi hac hum chervige a nehou eit lahein en amzér.

## CHAPISTRE XXXII.

*En Hoarieu péré e zou dihuennet.*

En hoari dinceu, en hoari cartès hag ol er ré e hanhuér hoarieu hazard, é péré é vér én gorto eg er gouni doh er chanche, nen dint quet hemb quin divertissemanteu dangerus, mæs droug ha blâmable-ind absolumant hac a ou natur : rac-cé é mant dihuennet dré lézenneu er prince ha dré ré en Ilis. Mæs, e larèt-hui, péh droug e gavet-hui én hoarieu-zé? Me lare é hès én hai un dirangemant contrel bras d'er ræson ; rac, èl mei réglet er gouni dré er chanche hac en hazard, liès é ma er sottan eg er vanden, hac en hani e vérite bihannan, e hounie. Mæs, e larehet-hui hoah, èl-cé é ma groeit en accord étré omb. Mad erhoalh, e rescondein d'oh d'em zro : diarben en accord-cé, en hani e hounie ne hroa gueu erbet doh er réral ; mæs eit quement-cé, hou ç'accord ne cesse quet a vout contrel d'er ræson nac hou ç'hoari chué ; rac, deustou d'hou complod, er gouni, péhani e zelie bout recompance en adresse hac en habiltæt, e za de vout hani en hazard, péhani nen dé quet é dalh guet-n-emb, ha rac-cé ne vérite recompance erbet.

Open quement-cé, ne hoariér nameit eit hum zivertissein ; ha neoab ne ellér quet larèt ag en hoerieu hazard é mant gùir divertissemanteu, mæs quêntoh occupationeu palaforcet. Rac, me houlenne guet-n-oh, ne gavet-hui é ma un occupation ruste derhel attàu en isprid bandet guet ur studi divergond, ha perpet burtellet dré un néhence hac un dærision continuel ? Mèn é cavehet-hui ur studi hac un attantion a sperèd malconiussoh, tristoh ha chagrinussoh eit hani en hoarierion, péré e zrespette hac e golére, mar larér en distérran guir, mar hoarhér un nitraïcg, ha memb mar scarhér un tamicg er boug.

Anfin, én hoarieu-zé nen dès a joé nameit eit er ré a bounie; hac er joé-zé nen dé-hi injuste ha diræsonable, a p'en dé gùir é hroa droug-santein col ha displigeadur en nesan? É gùirioné, un dén a fæçon nen dé quet capabla de gavouet pligeadur é quement-cé. Chetu en tair ræson a gaus de béré é ma dihuennet er fal-hoarieu-zé. Sant Loeis, én ur veige e hroas ar er mor, e gleuas un dé *ma oé* goal-glan ar é hulé, é oé er homte a Anjou, é vrér, é hoarie gnet Messir Gautier a Nemour: qnantéh ean e sàuas hac e hum stleigeas, guet hilleih a hoén, hat er gambre él léh ma oent; ean e gueméras en daule, en dinceu hac ul lod vad ag en argand, hac ou zaulas tout ér mor, én ur ziscoein dehai en drespet hras en doé doh er sorte hoarieu-zé. Sara, ér beden caër e hroas de Zoué én hé yonanquis, é péhani é conze dehou a hé buhé innoçand, e laré n'hé doé hiscoah hantet compagnoneah en hoarierion nac en hoarierézèd.

---

## CHAPISTRE XXXIII.

### *Er Horolleu hag en Divertissemanteu aral dangerus.*

Er horolleu, revé er goustume ag en amzérmen, e zougue d'en droug dré un nombre quer hras a circonstanceu, m'en dint forh dangerus eit en inean. En noz, drès peb-tra, hac en tihoeldæt e choégér eit corol, ou rante hoah dangerussoh; rac en tihoeldæt e hroa hilleih a hardéhtæt d'hobér ha de larèt ul lod vad a dreu dangerus én un divertissemant, péhani a nehou é hunan e zou forh risclus. Passein e rér un tarh hras ag en noz é corol, ha quement-cé e hroa colle ul lod vad a amzér en trenoz vitiu: èl-cé Doué nen dé quet cherviget. Én ur guir, ur folleah hras-é gobér en noz ag an dé, hac ag en dé en noz, ha lausquein en œvreu a zevotion é sigur pligeadurieu disquentet. E vér queti-quetan pihue e zougou mui a vanité

d'er horollen ; hac er vanité e zou un disposition quer puissant d'en inclinationeu disordre ha d'en amourustæt dangerus ha blâmable, ma hum gave casi perpet er ré-men ér sorte assambléieu-aé.

Me gonze d'oh enta, Philothé, ag er horolleu ér memb fæçon ma conze er védecinerion ag er potironèd : er ré huellan, e m'ind-i, ne talant de nitra ; ha me lare d'oh ehué, er gùellan corolleu ne talant quet paud a dra. Mar dé requis d'oh daibrein potironèd, sellet erhat é raug hac ind e zou auzet mad, ha hoah ne zaibret quet ur yoh ; rac ne varne quet péh quen délicat é vehènt apprestet, mar daibrér hilleih é risclér perpet a hum ampouisonnein ; mar hum gavet én un occasion benac é péhani é veheoh tennet, casi én drespet d'oh, d'ur gorol benac, sellet erhat ha hi a zou réglet mad én hé ol circonstanceu, ha n'hum arrestet quet namait berran ma ellehet, guet eune ne zehé d'hou calon quemér gouste ér sorte compagnoneaheu-cé.

Él m'en dé spouéus ha toullèc er potironèd, ind e iva, emé Plina, en air corromplet ag el lousteri e hum gava tro-ha-tro, ha memb velim er serpantèd a hum gave ehué caiget ; èl-cé ehué er horollau-cé a zastume ordinæremant er vinceu hag er péhedeu péré e zou quemun é mesqua en dud, er jalousi, er bouffonnereah, er bourdeu sod, en taboud, er fol amourustæt, en trein, er saffar hag el liberté ag er hompagnoneaheu-cé e duemme er fantasi, e voulge er squênden hac e zigueore er galon d'er bligeadur ; ha mar da er serpant de buéhein én discoharne ur gonze tinér, pé ur gajolereah benac, mar hum gavér de vout sellet dré ur basilique benac, er galon e vé preste-caër de receu tout é velim.

Ah ! Philothé, ol en divertissemanteu amiod-cé e zou ordinæremant dangerus ; ind e zismante en devotion ; ind e zinerhe er volanté ; ind e yeinna er garanté santel, hac e zastume én inean ur yoh a fal dispositioneu. Rac-cé ret-é bout éhuéhet mad a p'en dé mamb requis hum gavouet én-hai.

Mæs larein a rér hoah é ma requis d'er ré en dès daibret potironéd ivèt arlerh ag er gùellan gùin : ha mé me lare d'oh é ma requis, arlerh en assemblėieu-zé, en devout recour doh considérationeu santel ha sòn, eit troheín é raug er velim dangerus e ellehé er faus pligeadur streàuein én isprid. Chetu er ré e gonseillan d'oh :

1.° Durant ma oèh é corol, ul lod vad e ineanneu e losqué én ihuerne e gaua de béhedeu commettet ér horolleu, pé ar ou lerh.

2.° Durant ma oèh é saillein, ul lod vad e venéh hag e dud devot e hum zalhé é presance Doué, e ganné mélodi dehou hac e gontamplé é vadeleah divin : péguement guel eit oh é impléent-ind ou amzér !

3.° Durant ma oèh doh hum zivertissein, é hès marhuet hilleih a dud arlerh un agoni cahus : ur milion a vàlèd hag a varhèd en dès souffret, én ou zyér hag én hospitalieu, er gloès a glinhuédeu ruste. Allas! n'ou dès bet repos erbet, na hui truhé erbet doh-t-hai. Na chonget-hui é huannadehet èl d'hai un dé e zei, durant ma vou er réral é corol !

4.° Hur Salvér Jésus-Chrouist, er Huérhiès santel, en Ælèd hag er Sænt hou sellé durant ma corolleoh : allas ! péh displigeadur e hoès-hui groeit dehai ér stad-cé, ma ne chongeoh nezé nameit én un devaerrance quer bouffon ha quer sod !

5.° Allas ! durant ma oèh én assamblé-hont, en amzér e zou tremeinet, er marhue e zou tosteit ; consideret en hou calhue d'en tremén blaouhushont ag er vuhé d'en éternité ; mæs péh éternité ! eurus pé malheurus !

Chetu er honsidérationeu e gonseillan d'oh ; mæ mar e hoès dougeance Doué, ean e fournissou d'oh ré crihuoh eit er ré-zé.



## CHAPISTRE XXXIV.

### *Pegource é ellér hoarie pé corol.*

Ne zeliér quet é couciance hoarie na corol meit eit deværral un momandicg; jamæs ne zeliér er gobér dré inclination na lìès, jamæs betac hum fatiquein, èl ma broér eit un dra deliet. Mæa en occasioneu é péré é ellér hoarie ha corol, péré ind-i? Nen dint quet stanq, ha bihannoh hoah a p'en dé question a certæn hoarieu pé divertissemanteu dihuennet, péré e zou hilleih dangerussoh hag e vérite mui bout blâmet. Ne zihuennér quet enta gronca er gobér guet avistæt ha dougeance, a pe vou, én ur mod benac, requis quement-cé eit gobér grat d'ur gompagnoneah honeste, é péhani en hum gavet, meit ne zivarchebet quet ag er honditioneu e mès marchet d'oh; rac é pléguein èl-cé d'ou grat, hui e hroa dehai ur bligeadur péhani e zou èl un exelcice a charité, dré ma change é mad er péh e ellé bout na droug na mad, ma rante permettet er péh e zou dangerus, ha ma laqua raihtæt dré ur certæn modér er péh e zou droug a hent-aral. Chetu perac ne garéér quet en hoarieu hazard, péré, én ur circonstance aral, e vehé forh blâmet, a p'ou hoariér gùéhavé dré ur juste ræson d'hobér pligeadur d'en nassan. Me zou bet consolet bras a pe mès leînet é buhé sant Charles Borromé, penaus é plégué èl-cé én ul lod vad à dreu, ar béré é oé sterd a hent-aral, eit gobér pligeadur d'er Suissèd; ur gonfortance aral é bet hoah eit-on cleuet penaus sant Ignace a Loyola, couviet ma oé bet de hoarie, e rescondas é oé forh coutant. Santès Elizabeth a Hongrie e hoarié, hac e hum gavé én assambléieu a zivertissemant, hemb colle nitra e hé devotion; er rehér péré e zou ardro el laguen a Riéti, e gresque mui pé bihannoh, revé ma ta en houlenneu mor de foettal doh-t-hai; èl-cé é oé gouryennet quen dôn en devotion é calon

er Santès-cé, ma cresqué bamdé é creis er bombancen bac er vanitéeu de béré é oé exposet dré hé vacation. Er gohadenneu tan a arfleu a pe arribue en ahuél guet-t-hai ; mæs en tannicgueu bihan e verhue, ma n'ou huhér quet mad.

## CHAPISTRE XXXV.

### *Er fidélité a zalièr de Zoué én treu bihan quar-clous èl én treu bras.*

Er Priéd sacret (Jésus-Chrouist) a lare él livra ag er hantiqueu, penaus é brièd (en inean devot) en dès chalmet é galon dré unan a hé deulegad ha dré unan a hé bleàu. Petra e gavamb-ni e senefie en dra-zé ? Sur-é nen dès parti arbet a gorve mab-dén admiraploh eit é lagad, nac a fæd er fæçon mei batisset, nac a fæd é apertis ; mæs petra e fehé bout cavet disterroh ha disprisaploh eit ur vleàuen ? Philothé, Doué en dès vennet disquein d'emb dré-zé é plige debou hun œvreu disterran, quer-clous èl hun actioneu caërran, hac é hroamb é volanté doh er chervigé én treu bihan quar-clous èl én treu bras, rac, dré en eile hac éguilé, ni a elle méritein é garanté.

Coutant-on, Philothé : hum breparet de zougue er hroézieu ponnér a balamor de Jésus-Chrouist ; desiret souffrein er martir dré garanté doh-t-ou ; offret dehou er péh e gâret muihan, guet en disposition de sacrefiein tout, mar behé é volanté, tad, mam, berdér, prièd, bugalé, amièd, betac hou teulegad hac hou puhé : é quement-cé ne hroet boah nameit hou tevér ; car requis-é bout én dispositionzé a sperèd hac a galon. Mæs providance en Eutru Doué na houlenne quet hoah guet-n-oh sacreficeu quer ruste ha quer chagrinus ; hama, durant ne houlenne quet guet-n-oh hou teulegad, reit dehou ahoel hou pleàu ; de larèt-é, supportet guet doustér en diæzemanteu distér, er holleu scan, an tamicgueu néhance e arrihue guet-n-oh bamdé : rac mar mé-

neget erhet en occasionicgueu-zé, dré ur gùir garenté doh Doué, ind e chervigeou d'oh de hounie met é galon. Ye, en alézoneu distér-zé e broet bamdé, un tamicg droug pèn, droug dènt, un temicg ceter, un teul fal imur e berh ur prièd, ur sèl e drès a berh hon nessan, ur chagrin dierben un tamicg meurble benac fariet pé collet, un distér diæzement é monnet de gousquet quênt er hource ordinær, hac é seuel e vitin med eit pedein pé monnet de gommuniein, un tamicg méh é hobér un œvre henec e zevotion direc en dud; én ur guir, tout er poénicgueu he souffrenceu distér èl mei er ré-zé, mer ou endurér e helamor de Zoué, e hlige hilleih d'é vadeleah divin, péhani, eit ur huéh deur reit én é henhue, en dès promettet d'emb ranteleah en neen, de larèt-é, mil ha mil gùéh mui eit nen dé tout er mor compareget doh un depen deur: hec èl me cevér en occasioneu-zé é peb momand, juget péh trezor e vadeu spirituel e ellamb dastume, mar gouyemb pourfittein med e nehai. A pe mès gùélet é huhé santès Cethelin e Sienne quement e lusqueu hac e ravissemanteu e hé sperèd é Doué, quement a gonzeu manific hac enflammet, ha quement a giscourieu divin, me mès leret quentéh én hé doé, dré el lagad-cé e gontemplation, chelmet calon hé Frièd secret; mæs ne mès quet santet bihannoh a gonsoletion, e pe mès hé gùélet é hobér, guet ur hourage læn e garanté doh Doué, en ohéreu villan ag en tiegueah hac eg er gueguin, eit aboeissein d'hé zad: he m'istime er méditationeu simple e hroé durant el lebourieu diouste he disprisable e oé commandet dehi, quer-clous èl er ravissemanteu e sperèd, péré hé dès bet quel liès, he péré ne oent marcé nameit ur recompance e hé humilité hac e hé izeldæt. Er hourien e hé méditation e oé chongeal peneus, é apprestein é brèd d'hé zad, é oé Jésus-Chrouist e chervigé, èl santès Marthe; hi e sellé hé mam, èl pe vehé bet er Huérhiès, hac hé berdér èl pe vehènt bet en Apostolèd. El-cé hi e entretené hé grèd berhui-

dant dré er chonge é chervigé a sperèd en Eutru Doué hac er Sænt ag en nean, durant ma impléé hé deourne de charvige hé zud ar en doar, hac en assurance hé doé d'bobér é quement-cé volanté Doué, e drezé hé inean ag un doustér marveillus. Me mès reit d'oh en example-zé, Philothé, eit ma comprenehet péh quer pourfittahle-é gohér ol hun cœvreu, ne verne péh quen distér ha quer vil é ellehènt bout, guet en intantion a hligein de Zoué hac a hohér en inourein.

Rac-cé me gonseille d'oh, a guement ma on capahle, quemér scùir ar er voès vaillant de béhani é ra Salomon mélationeu quer caër, rac en actioneu bras ha glorius é péré é oé liès occupet, n'hé mirènt quet a néein hé héguil. Groeit ehué èl-cé. Pedet hilleih, groait méditation, tosteit liès d'er sacremanteu; instruget ha consolet er réral; inspiret ha desquet d'hou nessan cârein Dooé; hum impléet d'hobér en œvreu caër hac excellant e hou stad; mæs guet en drazé tout, n'ancoéhet quet hou courhèd hac hou queguil; de larèt-é, pratiquet er vertuyeu distér hac humble, péré e gresque èl hoquetteu étal troèd er groéz; èl mei chervige er ré peur, visitein er ré clan, en distallageu ag un tiegueah, hac en œvreu mad staguet doh-t-hai, er sourci pourfittahle de zihoal doh en arrouaredigueah; hac é creis en exelciceu-zé, groeit gùéhavé ur gonsidération benac haval doh ré santès Cathelin a Sienne.

Ne gavér quet bamdé en occasioneu caër de chervige Doué, mæs er ré distér e hum hresante liès. *Ya*, emé Jésus-Chrouist, *pihue-benac a vou fidel én treu bihan, en devou en avantage ma hum chervigein a nehou é hilleih a dreu a gonséquance.* Groeit tout é hanhue en Eutru Doué, ha peb tra e hum gavou groeit mad. Hac é taibrehoh, hac é ivehoh, hac é cousquehoh, hac én hum zivertissehoh, hac é rebohhui un œvre disprisahle, hui hou pou mérit bras dirac Doué, mar gouyet ménagein mad hou ç'intantion ha gohér tout rac ma venne en Eutru Doué m'er groéhet.

## CHAPISTRE XXXVI.

*Requis-é en devout en isprid juste ha ræsonable.*

Nen dès nemeit er ræson e ziforhe mab-dén dob el lonnèd; ha neoah nen dé quet stanq cavouet tud véritablemant ræsonable. Rac er garanté hun nès doh-emb hun hunan e zireihe liès mad bur ræson, hac hur bonduis a nebedicgueu é mil sorte injustice, péré, na verne péh quen distér é ellehènt bout, e zou perpet forh dangerus. Haval-ind dob el luhern bihan-hont a béré é ma conzet él livre sg er hantiqueu. Rac m'en dé bihan er sorte lonnèd-cé, ne hroér quet caz e nehai; ha neoah, èl m'en dint hilleib hac e vandennen nombrus, ind e hroa dommaga bras ér gùniegui. Consideret ba juget de bout ma nen dès quet ur gùir injustice én articleu-men e yen de verchein d'oh.

Aveit un distér fauta, ni e accuse hun nessan; mæs ni e hum escuse soignus mad a hur fauteu er ré vrassan hag er ré lourtan. Ni e venne gùerhein quir, ha pranein marbad-mad. Ni e venne ma vou punisset er réral, ha ma vebemb-ni pardonnet. Ni e venne ma vou cavet mad tout er péh e laramb, durant m'en domb tinér ha délicat bras ar er péh e larér d'emb. Ni e garehé ma huerbehé d'emb hun nessan é zanné, mæs ma ne faut quet dehou ou gùerhein, ne gavet-hui é ma justoh m'ou goarnou? Ma nen dé quet öoutant e hobér pligeadur d'emb, ni er selle a drès; mæs ne gavat-hui en en dès mui a ræson de vout fâchet, rac ma faut d'emb en diæzein? Mar taulamb hur chonge guet un exelcice benac, ni e zisprise toucbant tout er réral, ha ni e zecrie tout er péh ne gavamb quet d'hur gouste. Ma ne gavamb quet d'hur fantaisi er ré a zou izalloh eit omb, pé mar hun nès commancet turul hun imur velimus ar nehai, jamæs er péh e reint ne vou d'hur chonge, ha ni ou chagrinou é particuliér. É contrel, mar hum

gave unan-benac de bligein d'emb dré un dianvès hac apparanceu caër, na verne quet péguement e zroug e hroei, perpet é cavamb un digaré benac d'é œvreu. Bout-zou bugalé parfæt ha vertuus péré, a gaus d'un defaut naturel benac, e zou sellet e drès guet ou zad hac ou mam; durant m'ou guélér é chérissein réral vincius, e gaus m'ou dès ur min ha modeu gracius. Ni e ra perpet er bréférance d'er ré pihuiq ar er ré peur, deustou ne vent quet ag ur gondition guel eit-hai, na memb quer vertuus èl-d'hai. Hac er ré e gavamb gusquet caërran e zou er ré e istimamb muihan. Ni e houlenne er péh e zou deliet d'emb, hemb rabattein nitra, ha ni e faut d'emb ma rabattou er réral, ba ma vénageint ou nessan. Ni e hoarne hur rang guet un néhance saffarùs, ha ni e venne ma vou humble er rérel, ha ma lausqueint e volanté vad ou rang guet ou nessan. Na faut quet calz a dra eit hul laquat d'hum glêmme eg en ol, ha ne faut quet d'emb ma vou hanni e hum glêmmou a han-amb. Ni e istime bras er pehic a vad e hroamb d'hun nessan; ba n'istimamb de nitra er péh e hroa aveit omb. En ur guir, ni hun nès dihue galon, èl er hlugeri a Baflagoni: rac ni hun nès ur galon douce, charitable ha generus a fæd er péh hur selle, hac ur galon ruste, calet ba perhuéh é quevér hun nessan. Ni hun nès deu bouis, unan ponnér eit pouisein hun æzemanteu doh hur pourfit, hac unan scan eit pouisein ré hun nessan ar é gouste. Mæs, revé er Scritur santel, *er ré en dès divès trompour, e gonze revé ur galon ha revé ur galon*, de larèt-é, en dès dihue galon; hac er memb Scritur e lare, *é ma un dra abominable dirac Doué en devout deu bouis, unan ponnér eit receu, hac unan scan eit daccor er péh e zeliér.*

Philothé, beah léal ha juste én hou ç'ol comportemant. Hum laqueit é léh hou nessan, ha laqueit hou nessan én hou léh, ha hui e jugeou nezé revé er gùir ha ræson. A pe brennehet, hum laqueit é léh er gùerhour, hac e pe huerhehet hum laqueit é léh er

prenour, hac èl-có ne vou jamæs trompereah erbet én hou commerce. Tout en injustice-zé a béhani e mès conzet d'oh é particulièr, nen dé quet a vras conséquance, ba n'hun oblige quet de restituein, meit ne rehemb quet gueu a hent-aral doh hun nessan; mæs obliget-omb neoah d'hum gorrigein a nehai, rac m'en dint défauteu contrel d'ar ræson ha d'ar garanté, ha rac m'en dint ur sorte trichereah contrel d'el léaldæt naturel. Open quement-cé, ne gollér jamæs nitra é vout generus, franq, gracius, juste, ræsonable hac, èl ma larér, léal. N'ancoéhet quet, Philothé, a examinein liès hou calon, hac a sellet ha bui e hum gomporta é quevér hou nessan ér mod ma carehoh en hum gomportehé hou nessan én hou quevér. Chetu juste é petra é consiste ar gùir ha léal ræson. Mignonnèd en Ampeleur Trajan e laras dehou un dé, ne jaugé quet doh Majesté ur Prince lausquein peb sorte tud de dostat dehou : petra, e rescondas-ean dehai, ne zelian-mé bout vis-a-vis d'em sujité er péh ma carehèn é vebé en Ampeleur vis-a-vis d'eign, pe vehen ur simpla particulièr hao un dén ag er boble?

---

## CHAPISTRE XXXVII.

### *En Desirieu.*

Nen dès hanni ne houér é ma dihuennet desirein un dra vincius. Mæs, Philothé, me lare d'oh un dra-benac open : ne faut quet memb desirein nitra e vehé dangerus eit en inean, èl mei er horolleu, en hoarieu hac en divertissemanteu arel, en inourieu, er hargueu hac er ravissemanteu a sperèd; rac ol en treu-zé e vâgue hillaih a vanité, apen meint taicbet d'ul lod vad e zangérieu hac a drompereah. Ne zesiret quet ehué en treu péré nen d'oh quet hoah én hènt d'hou pout, èl ma hroa ul lod vad péré e dorre ou sperèd hac e fatique ou halon dré zesirieu néhançus hac inutil. Petra e

talle d'un dén desirein pêl-amzér é raug, guet ur grèd berhuidant, ur gargue a béhani é ma én gorto? Nen dé ur folleah-é d'ur voès diméet desirein bout leannés? Petra e chervigehé d'eign, pe vehen clan ar men gulé, desirein monnet d'en ilis, monnet d'en overen, pé de visitein er ré affliget, pé gobér exelciceu aral, péré nen d'on quet ér stad d'hobér? Neoah, durant ma lorban me speréd guet er sorte desirieu inutil-zé, me lausque desirieu eral péré e zelien em bout ha péré e hourhémenne d'eign en Eutru Doué ér momand-cé, èl mei de vout patiant, mortefiet, aboeissant ha douce ém souffranceu. Mæs liès mad hun desirieu e zou haval doh ré er groagué seizi, péré, d'en neué-han, e zesire ressin, ha quiris d'en diloste-han.

Ne ellan quet ehué mélein er ré péré e hum sorbe é tesirein ur vacation, ur fæçon a vuhé hac exelciceu péré ne jaugeant quet guet en devérieu a ou stad. Rac en desirieu inutil-zé e zisséhe er galon hac e lamme guet-hi en nerh necessér eit hum aquittein ag en exelciceu commandet. Pe hum arrestehen de zesirein buhé dissorbe en hermitèd, me gollehé m'amzér, ha me gollehé hoah open en desir santel e zelian em bout d'accomplissein m'obligationeu presant. Ne garehèn quet ma tesirehé dén en devout mui a isprid nac a squênd-vad eit nen dès; rac en desirieu-zé ne chervigeant de nitra, ha neoah ind e zalhe léh en hani e zelie en devout peb-unan d'impléein erhat é zonæzoneu naturel, bras pé bihan, èl mé mant. Anfin ne follehé quet d'eign ma tesirehé hanni moyandeu aral de chervige Doué, dishaval doh er ré en dès, é léh impléein erhat er ré e zou én é bouvoer. Mæs ne hum drompet quet; ne gonzan amen nameit ag en desirieu péré e zeverra hac e abuse er galon: rac en houantaenneu hemb quin péré ne hroant nameit tremeine, ne hroant quet paud a zommage, meit ne veint quet rai stanq.

A fæd er hroézieu hac en trebilleu, n'ou desiret na-

meit é quement ma houyet pourfittein ag er ré e hoèa de zougue. Un ahusance-é desirein er martir, durent ne vér quet courajus assès eit supportein un anjuli distér. Hun anemis, eit hun trompein, hul lequa de zesirein croézieu péré e zou pêl doh-emb, ha péré ne arrihueint jamæs; acel-fin de zistroein èl-cé hur halon ag er ré e zou presant; péré, deuston ma vehent distér, e vehé neoah aveit omb ur vamen a vertuyeu hac a vériteu. Hur sperèd e hroa hrézel d'el lonnéd monstruus ag ur vro aral, ha manque a bobér un attantion necessér, ni e lausque d'hun daibrein er serpantèd bihan, péré e hum gave én hun hent.

Ne zesiret quet ehué en tantationeu; ur folleah vehé quement-cé : mæs preparet mad hou calon de resistein doh-t-hai a pa hum hresanteint.

A pe zaibrér hilleih a bep sorte bouid én un taul, ind e véhe bras er galon, hac hé revine memb mar dé délicat; èl-cé ehué ér stad spirituel ur foule bras e zesirieu hé ambarasse perpat, ba mar hé arrestant d'en treu ag er bed, ind bé horromple pèn-d'er-bèn. A p'en dé purifiet hun inaan a hé goal inclinationeu, hi e sante un houant gredus d'en treu spirituel, hac e zesire mil sorte exelcicau a zevotion, a vortification, a benigen, a humilité, a charité hac a oræson : eh! Philothé, en houant spirituel-zé e zou ur merche mad. Mæs a pe ne hroér nameit seuel a glinhuèd, é ma ret examinein erhat hac ean e vér ér stad de zeairein tout er péh e houlenne en apetit. Réglet enta guet éhuéh er choége a hou tesirieu dré avis hou tad spirituel; tennet er gùellan pourfit ag er ré en devou cavet mad; hac arlerh quement-cé, Doué e inspirou d'oh réral, revé ma vou necessér eit hou ç'avancemant. Ne laran quet é faut lezel de golle sorte erhet a zesirieu mad; mæs me lare é ma ret ou réglein hac ou arranquein erhat, ha lausquein de aneuein ér galon er ré péré nen dé quet deit hoah ou amzér, durant ma accomplissér er ré péré e zou arrihue ou amzér. Me gonza memb ag en desirieu péré e zalhe doh en affærieu ag ar bed; rac nen dès quin

moyand de vout délivrat ag en bouantaenneu hac ag en néhance.

## CHAPISTRE XXXVIII.

*Avertissamant d'en dud diméet.*

En-briédereah, emé sant Paul, e zou ur sacremant bras, me lare é Jésus-Chronist bac én Ilis. Inourable-é eit en ol, én ol hac é peb-tra : inourable-é eit en ol, rac er ré memb e vihue ér stad e huerhtæt, e aelie en inourein guet humilité : inourable-é én ol, rac mei santel quer-clous étré er ré peur èl étré er ré pibuiq ; inourable-é é peb-tra, rac nen dès én-ou nitra nen dé santel ; én institution, ér fæçon ma rér er housantemant requis eit er stad-cé, ér fin, én avantageu a nehou, partout ne huélér nameit santeleah. Er stad-cé e charvige de Zoué de gresquein er en doar en nombre ag é adorerion fidel, ha de varrein er musul ag er ré choéget eit bout eurus ér baraouis. Rac-cé é ma absolumant necessér hum gomportein én-ou guet honestis ha santeleah ; rac a guement-cé é tenne peb stad é avantage hac éléhuiné.

Pligeèt guet Doué ma vehé couviet Jésus-Chrouist d'en æredeu én amzér-men, èl ma oé bet d'en hani e Gana. Ne vanquebé quet én-hai, èl ma ra liessan, er gùin spirituel ag er honsolationeu ha bénédictioneu ag en nean ; car er péh e zou caus ma vanquant ordinæremant-é, rac ma clasquér de guetan pèn én ellianceu-zé en danné, er vrauité, ha treu aral e béré ne gredan quet conze. Pihue-benac e venne bihuein eurus ér stad a briédereah, e zelie antréein én-ou dré er santeleah ag er sacremant. Mæs, allas! gobér e rér tout er hontral ; commancein e rér dré er vanité, dré er joé fol ag er bed, dré er chervad, ha dré en discourieu libertin : arlerb ur hommancemant quen diréglet, ne veah quet souéhet ma vér quen dirollet goudé. Gourbemennein e ran drès peb-tra d'en dud diméet hum gârein en eile-éguilé ér fæçon ma recommande dehai quel liès er Sperèd-

Santel ér Scritur. Ne talle de nitra larèt dehai : hou peèt en eile eit éguilé ur garanté naturel ; rac nen dė quet ret bout tud eit cârein èl-cé ; el lonnèd er groa ehué : ne chervige hoab de nitra larèt dehai ; hou peèt en eile eit éguilé ur garanté humæn ha ræsonable ; rac er bayannèd e hum gâre ehué ér fæçon-zé : mæs me lare dehai, arlerh en Apostol sant Paul : *Priėdeu, câret hou croagué, èl ma câre Jésus-Chrouist é Ilis ; ha hui, groagué, câret hou priėdeu, èl ma câre en Ilis Jésus-Chrouist.* Doué oé e bresantas Eva d'Adam, hac hé ras dehou de brièd : é zourne divin-é en dès ehué preparet el liammeu sacret a hou ç'alliance, hac en dès hou reit-hui en eile d'éguilé. Perac enta ne hum chérissehoh-hui dré ur garanté tout santel ha surnaturel ?

Er hetan fréh e zougue er garanté-zé e zou joentein quer sterd dihue galon, que ne fehènt quet bout separet ér vubé-men, arlerh m'en dé bet santefiet ou alliance dré er mériteu a Hoaid précius Jésus-Chrouist ér sacremant. Chetu perac é ma quer crihue ou union, ma talis quêntoh inean en dén pé er voès hum separein doh hé horve, eit en dén hac er voès hum zispartiein en eile a zoh éguilé. Quement-cé nen dé quet hemb quin un alliance a zeu gorve, mæs quêntoh un union a zihue galon.

En eile fréh e zougue caranté santel en dud diméet, e zou er fidélité dalhable e zeliant en eile d'éguilé durant ou buhé. Guéharal a pe ziméé ur rébenac, ind e ré merchein peb-unan é gacbet ar er bizeu æredêq ; ér Scritur santel memb é cavér mercheu ag er goustume-zé : chetu enta petra e senefie unan ag er cérémonieu e bratiquér én æredeu : en Ilis e venigue ur bizeu dré zeourne er bélêg, péhani er ra de guetan tout d'en dén, èl er siėl ag er sacremant, péhani e zelie chairrein é galon doh quement sorte caranté-zou, nameit dob en bani e zelie d'é briėd durant ma vou é buhé : nezé en dén e laque er bizeu-zé é dourna é voès, eit degasse chonge dehi na zelie quet nehi cârein name it-ou durant ma vou bihue.

En drived fréh légitime ag er briédereah é zou el ligné hac ou disquemant ravé lézen Doué : a drasur, in inour hras-é eit er stad-cé ma hum chervige en Eutru Doué a nehou eit cresquein en nombre ag en inaannéu, guet péré é ma én gorto a vout glorifiet durant un éternité.

Priédeu, conservet enta ur garanté tinér, sincér ha ferma doh hou croagué : rac aveit rein d'oh el leçon-zé é ma bet tennet er guetan moés ag er hosté tostan de galon Adam. Ne zeliet quet enta ou disprisein é sigur m'en dint truhéc, clanhus, pé scan a speréd ; é contrel quement-cé é zou aveit oh ur ræson d'hou pout doh-t-hai un druhé tinerroh ha carantéussoh : rac Doué en dès ind crouéet èl m'en dint, acel-fin ma tougeint d'oh mui a respet, é huélet en dobér ou dès a hou secour, hac acel-fin ma vehet èl ou fén hac ou mistre, deustou m'en dint hou cansortézéd. Ha hui, groagué, hon peèt é quevér hou priédeu ur garanté respettuus, tinér ha sincér : rac Doué, é rein dehai mui a nerh hac a ellout, eit d'oh-hui, en dès vennet obligein er voès de vihuein édan autorité hé dén, èl un ascourne ag é æsquerne, hac un tam quicg ag é guicg. Er guetan moès e zou bet tennet a zan cazal en dén, eit degasse chonga d'er groagué è teliant hum zerhel édan dourne ha rangemant ou friédeu ; mæs er Scritur santel, é houihemennein d'oh quel liès er sujediguesh-cé, hé douça bras : rac eit hou touguein d'hé hârein, hi a gommande d'hou priédeu hou mestronniein perpet guet caranté ha guet doustér. *Priédeu*, emé an Apostol sant Pierre, *conduyet hou croagué guet un avisæt respettuus ; rac-cé considerel-ind perpet èl glustreu fragil, ha n'ancoéhet quet é teliant partagein guet-n-oh en héritage a hræce hac a vuhé.*

Mæs durant ma hourhemannan d'oh hum gârain en eile-éguilé, dihoallet doh er jalousi : rae él ma huélér liès er prinhuéd doh hum laquat er fréh guellan, guélât e rér ehué er jalousi é seuel diar er garanté gradussan ; hag ur huéh m'en dès hé

horromplet, ean e daula a nebedicgueu én défiance; arlerh é sàua en tabud hao en dissantion, hac anfin é tispartiér en eila doh éguilé. Jamæs er jalousi nen dès bili ar un amité diazéet ar en istime ag ur vertu véritable : rac-cé er jalousi e zou ur merche certæn ag ur garanté dibarfæt, lourt ba rai dinér, péhani e zizolo é calon en heni hé mâgue ur vertu goane, hemb arrestemant, ha capable de laquat d'hé auspettein. Nen dès enta nameit en amité sod ha væn e elle hum chervige ag er jalousi eit bout istimet : rac mar larér é ma er jalousi ur merche ag un amité berhuident, a dra-sur, ne ellér quet larèt é ma ur merche a hurtæt, nag a un amité parfæt; rac, èl m'hun nès déja laret, en amité parfæt ne elle quet bout diazéet nameit ar ur vertu assuret; mæs er jalousi e zou perpet ur merche ag ur vertu doutus hac incertæn.

Priédeu, mar falle d'oh ma vou fidel hou croagué èl ma faut, commancet quetan de rein dehai en exampleu caërran a fidélité.

*Penaus é credet-hui*, emé sant Gregoér a Nazianze, *commandein d'hou croagué hétie el lézenneu ag er burtæt, durant ma oh hui-memb dirollet ha libertin; perac é houlennet-hui guet-hai ma veint er péh ne huélant quet é oh? Ha hui e falle d'oh ma veint pur ha direbraiche? commancet de burrat ha de reihein er gansortis de béhani e hoès cousantet en eile-éguilé; ha gouyèt peb-unan*, èl ma lara sant Paul, *goarne é gorve é santeleah. Mar da d'oh, dré hou modeu dijauge, corromplein en honestis a ou homportemant, ne veah quet souéhet goudé mar bé blesset hou c'inour dré infidélité hou croagué. A fæd oh-hui, groagué, péré nen d'oh inourable nameit é quement ma càret er burtæt, beah jaloue bras a hou cloër; jamæs n'hé lausquet de golle hé splandér dré en distérran liberté disordre.*

Douget en distérran bagatellage e huélebet troba-tro d'oh; pêlleit doh peb sorte cajolereah ha doh er mêlationeu sod; hum zefiet a bihue-benac

a glasque mélein en avantageu naturel e hoès receuet guet Doué. Rao partout é larér penaue en hani e vêle guet grèd ur varhadoureah péhannen dé quet ér stad de hrenein, e zou ordinæremant tantet hraa d'hé lairreah. Mæs mar dér beta disprisein hou prièd durant m'hou mélér, chonget erhat é hroér d'oh un offance hemb som: rac nitra sclærroh; ne glasquér quet hemb quin hou counie, mæs oredein e rér é oh déja hantér gouniet. En effèd, hantér accord-vér guet en eile marhadour ur huéh ma vér dihoustet doh er hetan. A pe mès consideret er hlehiér-discoharne e receus Rebecca a herh hé frièd Isaac, èl er marcheu quetan ag é garanté, é hès deit chonge d'eign é oé mistériussoh er sorte hraguerisseu-zé, eit ne gredér, hac eit nen dès credet Pline, a p'en dès leret ne gave quet en dès het quin ræson er groagué d'on douguein e ol viscoah, nameit er bligeadur eg ur certæn hrud e hroant étal ou discoharne, ha péhani e goutante agréablemant ou vanité. Eit onmé, ma grède, revé ma remarque er Scritur, é verchant er hetan droèd en dès ur prièd ar galon é voès, péhani ne eelie distanque hé discoharna nameit de cheleuèt é voéh hemb quin. Car anfin, na faut quet jamæs ancoéhat é ma dré er scoharna é ampouisonnér er galon.

Er garanté hag er fidélité e gonduin assembla d'ur gonfiance douce ha familiér, péhani a hum aisco a zianvès dré gonzeu ha gesteu tinér ha caranteus; mæs perpet pur ha sincér. Chetu penaus en dès hum gomportet er Sænt hao er Santésèd, péré en dès passet dré er stad a hriédereah; chetu ehué er péh e remerque er Scritur a zivout Isaac ha Rebecca, hac er péh e hroas d'hanàuein d'Ahimelech petra oent en eile d'éguilé. Chetu hoah petra e zou bet caus m'en dé het casi hlâmet sant Loeis, péhani, deustou péh quer ruste-oé doh-t-ou é hunan, a ré neoah liès d'er Rouannès é hrièd er mercheu sclærran ag en amité tinér en doé aveit-hi. Mæs

**mui** a ræson e vehé bet d'er mêlein, pe vehé **consideret** penaus un dén a vrézel èl ma oé-san, a **blégué**, a pe garé, é sperèd eit hum hobér doh **devérieu** quen izel, mæs péré e zou neoah necessér **eit conservein** er garanté étré priédeu. Rac, deustou **ma ellér** hum gârein sincéræmant hemb en discoein **a zianvès**, gùir-é neoah é chervige hilleih er mercheu **extérior** a amité eit tuemmein er garanté ha **rantein** agréable ur gansortis douce hac amiable.

Santès Moniqua, én amzér ma tougué étré bé digosté sant Augustin, er gloèstras lièz d'er religion a grechéneah ha de hloer en Eutru Doué: chetu é péh fæçon é conze ean-memb a guement-cé: é oèn hoah, emé-ean, étré digosté me mam, a pe mès tanhoueit en doustér ag er religion santel ha divin. Honnéh e zou un instruction caër eit er grechénion, péré e zelie offrein ou bugalé de Zoué quênt m'en dint gannet. Rac Doué, péhani e receu é grat tout er péh e offre dehou ur galon humble, e ra ordinæremant én amzér-zé é vénédiction de fé ha de garanté er mameu devot: teste a guement-cé er profæt Samuel, sant Thomas-Aquin, sant André a Fiésole, hao ul lod-vad aral. Mam sant Bernard, digne é peb fæçon de vout mam d'ur Sant quer bras, e gueméré hé bugalé étré hé divréh quentéh èl ma oent gannet, ou offré de Jésus-Chrouist, hac e gommancé d'ou hârein guet respet èl un trézor en doé reit dehi en Eutru Doué de hoarne: hac hé devotion e véritas d'hé seih mab bout ou seih forh santel. Mæs quentéh ma commance er ræson hum zigueor d'er vugalé, quentéh en tadeu ha mameu e zelia bout sourcius de scrihuein dôn én ou halon dougeance en Eutru Doué. Er rouannès Blanche e hum aquittas guet un attantion quer bihue ag en devér-zé é quevér sant Loeis hé mab, ma laré dehou forh lièz: me mab a garanté, gùel vehé guet-n-eign hou cuélet é verhuel dirac men deulegad, eit hou ouélet é commettein ur péhèd marvel bemb quin. Ul leçon quer caër e douchas quer sôn inean er Prince youanq-cé, ma té

chonge dehou a nehi bamdé durant é vuhé; bac ean e laré na bassé dé erbet n'hum chervigé a nehi eit éhuéhat doh en occasioneu a béhèd. Er boble Hébrus, eit senefiein conception, dessàu, ha disquemant er vugalé, e hum chervigé ag er guirieu-man quer quemun ér Scritur, *Batissein un tiegueah, gobér é diegueah.* Chetu penaus é teliér antandein er Scritur santel, a pe lare é vatissas en Eutru Doué tiegueaheu d'er mameu-dieguéset eg en Egypte. Comprenamb erhat enta nen dé quet erhoalh, eit gobér un tiegueah mad, dastume én-ou en danné ag er bed; mæs ret-é dessàu er vugalé é dougeance Doué hac ér pratique ag er vertu: bac èl m'en dint courôn ha gloër ou zad hac ou mam, ne zeliér espergnein eit ou disquein mad na sourci na poén. Chetu perac é combattas santès Monique guet ur grèd quen nerhus ha quer ferme inemb de hoal inclinationeu hé mab, doh en bélie partout ar zoar hac ar vor, ma accordas en Eutru Doué d'hé fedenneu er græce ag é gonversion: èl-cé sant Augustin e zou bet eurussoh é vout croaidur de zareu é vam, eit ne oé bet é vout croaidur d'hé goaid.

Sant Paul, ér réglemanteu en dès lausquet guet er grechénion a zivout er mælestremant ag en affærieu tamporel, e zifforhe d'er groagué er soign ag en tiegueah eit ou lod. E gùirioné, ou devotion a zou, me grède, pourfittaploh eit rangein ur famille, eit nen dé hani ou friédeu, péré e zou rai sorbet guet en affærien a zianvès, eit ma ellebènt réglein erhat ou ziegueah Er ræson-zé hi-memb en dès douguet Salomon de larèt én é broverbeu, é vér deliable ag er réglemant vad hac ag el léhuiné ag un tiegueab, d'avistæt ha de sourci er voès nerhus, a béhani é hroa d'emb er portelèd.

Ni e gave ér Scritur santel, é padé Isaac en Eutru Doué eit Rebecca é brièd, péhani e oé hemb ligné, hac én ul léh aral é leinér penaus é pedènt ou deu, peb-unan d'é gosté; hac ou feden e oé bet cheleuet. Chetu juste en excellantan hac er pourfittaplan union

e fehé bout étré deu brièd : de larèt-é, en hani ag en devotion, de béhani é teliant hum zougue en eile-éguilé, queti-quetan. Rac un dén hemb devotion en dès liès mad un imur grognus, divergond, ruste, néhançus hac haval mad doh er fréh huerhua, èl mei en avaleu stoup, péré nen dint mad nameit é confitur; hac ur voès hemb devotion e zou forh goana, fragil ha teichet da golle er péhic hé dès a vertu; haval-é doh er fréb tinér ha délicat, èl mei er hiris, péré na ellér jamæs goarne mad, ma nen dint confitet. *En dén difidel*, emé sant Paul, *e zou santefiet dré er voès fidel; hac er voès difidel e zou santefiet dré en dén fidel* Rac er garanté a briédereah e secoure hilleih de hélie er vertu partout él léh ma hum zisco. Mæs na pihuiquet un trézor a vénédiction e daulou enta en Eutru Doué ar un dén hac ar ur voès péré e zou ou deu fidal, ha péré e houér hum santefiein en aile-éguilé dré ur gùir dougeance a Zoué!

Arlerh tout, ind e zelie gout supportein dibarfectionau en eile-éguilé, én ur fæçon ne fâcheint quet ou deu ahoel ér memb amzér, guet eune ne sàuehé étré d'hai tabud ha dissantion. Rac èl ne huélér quet er guirén doh hum arreste él léhieu dassonus, er Sperèd santel ne hroa quet ehué é zemeurance én un tiegueah é péhani é ma quemun er saffar, er brud hao er gourdouzereah.

Sant Gregoèr a Nazianze en dès disquet d'emb penaus er grechénion ag é amzér e hoarné peb plai en dé a ou æredau guet ul lid particulièr : ha me gava é vehé hoah forh vad er goustume-zé én amzér-men, meit ma vér sourcius de forbanein ag er sorte festeu-zé er joé bombançus ha dirollet ag er bed, ha ma vehé santefiet en dé-zé dré er govézion hao er gommunion, dré bedenneu studius eit goulenne guet Doué continuation ag é vénédictioneu, dré ur reneuémant a intantioneu hao a zesirieu de hum salvein, ha dré un disclæration nehué a amité hac a fidélité en eile-d'éguilé ; rac quement-cé vehé ur

moyand puissant de gavouet un nerh nehué é Jésus-Chrouist, eit accomplissein en ol devérieu ag er stad, hac eit souffrein guet patiantæt er poénieu hac en afflictioneu pamdiêc.

## CHAPISTRE XXXIX.

### *Honestis en dud diméet én devérieu particuliér a ou stad.*

En Apostol sant Paul e hanhue guélé er priéden, *glan*, de larèt-é, exant a bep sorte lubricité. Ha marcé é ma a gaus de guement-cé é institual en Eutru Doué er hetan diméein ér Baraouis terrestre, é péb léb al lubricité nen doé groeit hoah direihtæt erbet.

Bermen, eit expliquein é petra é consiste er barfection e houlenne en Apostol guet en dud diméet, m'hum chervige ag ur homparage forh naturel, de larèt-é, ag er boud queméret guet modération. 1.° Er bouid e zou necessér de vab-dén eit conservein é vuhé, ha rac-cé daibrein e zou un dra vad, santel ha commandet. 2.° Neoah, en hani e zaibra, non-pas hemb quin rac m'en dé necessér, mæs hoah eit hum aquittein ag en devérieu hun nès en eile é quevér éguilé, hennèb e hroa un dra juste hac honeste. 3.° Mar daibrér eit hum aquittein ag en devérieu-zé, ret-é er gobér guet ul liberté douce, hac én ur zis-coein é vourrér. 4.° Daibrein eit coutantein en apétit hemb quin, nen dé quet ur péhed, mæs nen dé quet ebué un dra mélable : rac er bligeadur e gavér é coutantein en apétit naturel ne elle quet tantein un action honeste; en tout-é mar dé divlem. Daibrein mui eit ne houlenne en apétit hac hemb musul, e zou un dra blâmable, mui pé bihannob, revé ma tremeinér er musur; ha nen dé quet hemb quin er galité ag er bouid e hroa tremeine er juste musur, mæs er fæçon de zaibrein e hroa ebué hilleih. 5.° Nen dés nameit en ineanneu izel, lourt hac

hentér-énevel e elle cavouet pligeadur é lengageel hac é conze guet un troh mèlodiage e zivout er bouid, é reug pé arlerh er prèd, èl ma hroa ul lod vad e dud péré en dès attàu ou isprid ér pladeu, péré e vourse é conze pé é tegesse ohonge eg er bligeadur ou dès bet pé ou devou é bobér chervad, ba péré, én ur guir, e hroa, èl ma lare sent Paul, ou Doué ag ou hove. Mæs en dud honeste ne chongeent ér bouid nameit e pe hum laquant doh taule; hac erlerh ou frèd, ind e holbe ou deourne hac e rince ou bêg, eit ne santeint goudé er vles nee er bouste.

Cbetu er régleu péré e zou quemun d'er modér be d'en honestis e zelie goarnein er priédeu én dévérieu spécial a ou stad.

1.° Doué en dès instituet er briédereah eit poblein er bed e rum-de-rum; rac-cé, en usage eg é zroèdeu e zou, hemb ervar, honeste, mélable ha santel, é spécial ér grechéneah.

2.° Sant Paul e hanhue en usage-cé un devér e oblige unan quer-clous èl en eral, un devér e vras conséquance; rac-cé, deustou ma ellér pessain hemb er goulen, obliget-vér neoah, hemb dispanse erbet, d'er rentein; hac èl-cé hanni ne elle manquein dehon hemb cousentemant en eral, non-pas memb é sigur exelciceu a zevotion, na hoah bihannoh dré gredenneu pennadus e vertu, ne dré fal imur, ne dré zisprisence.

3.° Ret-é considerein nen dé quet erboalh hum equittein eg en devér-sé én ur fæçon chagrinus, he guet ur sorte patientæt nen dé ne tuêm na yein; mæs ret-é er gobér guet en ol fidélité possible, he guet un intantion carantéus.

4.° Amen juste, èl én treu eral, en intention hemb quin de goutantein en desir naturel ne elle quet a nehou é hunan rantein un eotion honeste ha mélable: en tout-é mar guellér hé sellet èl divlam.

5.° Deustou péh quer juste-é en usage ag en droèdeu eg er briédereah, deustou péh quen necessér-é é mesque en dud, deustou péh quer santel-é ér gre-

chéneah, ean e zougue neoah guet-ou dangérieu bras a salvedigueah, dob péré é ma rèt bout sourcius bras d'éhuéhat, eit ne guuéhér quet é péhèd veniel erbet, èl ma arrihue a pe dremeinér ur bihan dra pèlloh eit nen dé deliet ér stad-cé; nac é péhèd marvel erbet, èl ma arrihue a pe n'er groér quet é fæçon mé ma déliet ha merchet guet Doué eit en devout ligné; ha sel-mui pé bihannoh ma tivarchér ag er fæçon-zé, er péhedeu e zou mui pé bihannoh horrible; mæs marvel-ind perpet. Rac quetan ha principal intantion en Eutru Doué, é instituein er briédereah, e zou bet de boblein en doar a rum-de-rum; hac èl-cé nen dé jamæs permettet divarchein ag er fæçon en dès réglet eit quement-cé. Neoah, deustou ne vé quet accomplisset en intantion-zé gùéhavé, ha quement-cé a pe hum gava er priédeu, hemb ne vehé dré ou faute, ér mæz a stad de gavouet ligné, pé ma nen dé quet volanté Doué rein dehai; en exelcice-zé ag en droèdeu ag er briédereah e elle hoah bout juste, meit ma hum gomportehér revé er péh en dès réglet en Eutru Duué: rac en accidanteu-zé ne ellant quet bout contrel d'er péh e zou commandet eit arrihue ér fin ag er briédereah.

A dra-sur, action abominable en infâme Onan inemb d'el lézenneu ag er briédereah, e oé un dra horrible dirac Doué, èl ma lare er Scritur. Rac caër en devou certæn hérétiquèd e hun amzér, mil gùéh cablussoh eit er filosof libertin-hont, a béré é conza sant Jérôme; caër ou devou crial ba larèt ne oé nameit goal-intantion en dén méchant-zé e zispligé da Zoué; er Scritur santel e lare er hontrel, hac e assure é particuliér é oé é action hi-memb horrible hac abominable dirac Doué.

6.° En honestis naturel hac a grechéneah e houlenne ma tihoallou en dud diméet e zerhel én ou sperèd er chonge a guement-cé tout, ha ma veint sourcius d'er purifiein prout, acel-fin ma conservou tout el liberté necesér eit accomplissein en obligationeu honestoh ha noploh a ou stad. É gùirioné,

souéhet vehér é huélet en exampleu a honestis naturel, e ra en Eutru Doué de vab-dén diarben certæn lonnèd-zou, péré e chervigeou un dé d'hobér méh d'ul lod vad a dud lourt ha brutal a speréd.

Én avis-cé é ma comprenet er pratique parfæt ag en doctrine excellant e ansaigné sant Paul d'er boble a Gorinthe, ér honzeu-men : *En amzér e zou bèr ; rac-cé er ré en dès groague, bihuènt aval pe n'ou dehé quet.* Rac, emé sant Gregoer, bihuein ér stad-cé èl pe ne vehér quet abarh, e zou laquat tout er péh e zou naturel ér briédereah, de jaugein guet tout er péh e zou spirituel ér grechéneah. En Apostol e lare hoah : *Er ré e hum chervige ag er bed, hum chervigeènt a nehou èl pe n'hum chervigehènt quet.* En ol e zelie enta hum chervige ag er bed, pab-unan revé é stad ; mæs doh hum chervige a nehou, ret-é bout quen distague dob-t-ou, ma ellehér conservein, eit chervige Doué, quement a liberté hac a hrèd èl ma faut, juste èl que n'hum chervigehér quet ag er bed. En effèd, malheur bras mab-dén-é, emé sant Augustin, vennein jouissein ag en treu a béré é telie hemb quin hum chervige, hac hum chervigein hemb quin ag en treu a béré é telie jouissein guet pligeadur. Sant Augustin e gonze azé ag en treu e gouéhe édan er squênden, quer-clous èl ag en treu spirituel : raccé a pe zivarchér ag er règle-zé, ha ma hér beta jouissein ag er péh ma teliér hemb quin hum chervige, en inean, tout spirituel m'en dé, e za de vout tout éneval.

---

## CHAPISTRE XL.

### *Instruction d'en Intanvésèd.*

En Apostol sant Paul, é scrihuein d'ó zisciple Timothé, e ra el leçon-men d'en ol Escobèd : inouret, emé-ean, en intanvésèd péré e zou gùir intanvésèd. Chetu bermen er honditioneu requis eit gobér ur gùir intanvès. De guetan, ur gùir intanvès e zou

coutant a galon vad a bé sted, hao en dès ur ferme résolution de vihuein èl-cé. Rac er ré péré nen dint intanvéséd nameit bet que ne gavaint arré de zimééin, en dès tout ou halon dimèet. Pe garehé un intenvès hum gonsacrein de Zoué dré ur rô a burtæt, hi e rantehé hé stad hilleih caërroh hao c laquehé hé résolution santel én essurance: rao en obligation de hoerne hé fromesse guet eune e golla er beraouis, a bêllehé doh hé sperèd ha doh hé halon en disterran chongeu hac inclinationeu de ziméein e nehué; hac èl-cé hé rô a chervigehé dehi de laquat hé inean én abri doh er pèh e ellehé conterollein hé rèsolution. Chetu petra e gonseillé bras sant Augustin d'en intanvésèd devot. Hao Origène, dén abil, e gonseille memb tre, memb d'er groagué diméet, pe zehé ér marhue a lamein guet-hai ou frièd; ecel-fin, eméan, m'ou dehé, guet er houtantemanteu a ou sted, ul lodieg a vérit er gùir intenvésèd. Gohér rô e zou un dra excellant: rae open ma rante en œvreu béré en hum obligér èl-cé egréaploh de Zoué, open ma inspire courage ha nerh d'ou fratiquein, ean a gonsacra én un taul de Zoué hun œvreu, péré e zou er fréh a hur vad volanté, hac hur volanté memb, a béhani é sortie hun œvreu, èl er fréh ag er huen.

Er huerhtæt, consideret én-hi hé hunan bac hamb rò erbet, e hloestro hur horve da Zoué, hemb lemel guet-n-emb el liberté de ziméein mar caramb; mæs er rô a huerhtæt e sacrefie hur horva de Zoué én ur fæçon nen d'omb quet mui libre de zisposein a nehou èr mod ma carehemb; bac èl-cé en hum laquér é sclavage santel hac eurus a garanté Doué, é chervige pèhani é cavér un trézor hilleih préciussoh eit ol madeu eg er bed. Me gave excellant santimant sant Augustin hac hani Origène; mæs me garehé en hum avisehé erbet é raug er ré e zesire hum seuel d'er barfection-zé, ha quênt gohér pas erbet, ma sontehent mad ou halon, ma examinehent ou nerh, ma pedehent Doué d'ou inspirein, ha ma boulenneheut conseil guet unan-benac abil hac aviset mad. Ér mod-cé, peb-tra e vou surroh ha pourfittaploh.

En eile condition : er résolution a guemérant de chomme hemb diméein e zelie bout pur ha simple ; de larèt-é, diazéet ar en intantion sincér de hum joentein doh Doué guet mui a burtæt ; rac ma n'ou dès quin desir é renoncie d'un eile diméein, nameit a lausquein dré-zé mui a zanné guet ou bugalé, pé é sigur un avantage benac a béhani é mant én gorto, ind e ellehé marcé bout mêlat guet en dud ; mæs n'ou dès quet affær a vout én gorto a vout mêlet guet Doué, de béhani ne bligér nameit é quement ma vér sourcius d'hobér tout a balamor dehou.

En dairvèd condition requis d'ur gùir intanvès é pèllat doh er pligeadurieu ag er bed ; *rac*, emé sant Paul, *en hani e vihue ér pligeadurieu e zou marhue, deustou m'en dé bihue.* En effèd, chommein hemb diméein, hac hum bligein ér galantis, é vout chérisset ha cajolet, hum gavouet ér festeu bac ér horollen ; hum gomportein hac hum husquein revé er modeu vanitéus ha galant ; ol en treu-zé e zou ur merche é ma marhue un intanvès dirac Doué, deustou m'en dé bihue dirac en dud. En amourustæt ne broa quet forh vras a bèh moyand hum chervige eit arrihue én hé fin ; nen dé quet hemb quin édan er braguerisseu caër ha pihuiq en hum guhe, mæs hi e houér cavouet léh édan er modesti diguiset ag en habideu beguin, péré, dré ou lihue triste, e gresque, én ur mod benac, er vrâuité naturel. Tout en dianvès ardus-cé e zou dangerus bras, drès peb-tra, mar ou dès studiet déja ér stad a briédereah er modeu de bligein d'er bed : un intanvès èl-cé nen dé nameit un idòle a intanvès.

*Deit-é en amzér de ziorblein ha de daillein er gùé ; cheuet é bet boèlt en druhunel.* Er honzeu-zé, ag el livre ag er Hantiqueu, e zisqne d'emb é ma requis de bihue benac e venne bihuein èl ur gùir grechén, forbannein ag é gomportemant ol en treu væn ha curius a béré é ellér hum bassein ; mæs quement-cé e zou boah billeih requisob d'un intanvès péhani e dremeine en noz hac en dé én hirvoud, haval dob

un druhunel en dès collet hé far. A pe zas Noémi a vro ar Moabitèd de Vethléem, hi e laré d'er merhèd péré hé saludé : *Mé hou péde, n'em hanhuet quet Noémi, rac en hanhue-zé a senefie unan bràu hac agréable ; mæs hanhuet-mé Mara : rac Doué en dès goalhet m'inean a hlahar a houdé ma mès collet me friéd.* El-cé, é léh clasque istime en dud dré hé bràuité ha dré hé donæzoneu naturel, un intanvès crechén e zelie hum goutantein a vout er péh m'en dé volanté Doué, de larèt-é, humble hac izel dirac hé deulegad prope.

El lampreu, é péré é losquér yvle ag ur vlaz huéc, e daule ur fronde agréable a pe lahér en tan én-hai ; hac en intanvésèd péré en dès hum gomportet ér briédereah dré ur garanté pur ha sincér, e streàua partout ur houste excellant a vertu hac a santeleah, a p'ou dès collet ou sclærdér, de larèt-é, ou friéd. Cârein ur priéd, durant m'en dé é buhé, nen dé quet ur mercha ag ur vertu extraordinær ; mæs er hârein arlerh é varhue, hemb vennein partagein er garanté-zé vis-a-vis d'un aral, chetu vertu er gùir intanvésèd. Nen dé quet diæz fiein é Doué, durant ma vér assurat a secourieu ur priéd ; mæs fiein én-ou a pe zér de golle er vah a assistance, chetu hac e vérite bout mêlet. Rac-cé jamæs ne hanàuér gùel vertuyeu er ré diméet, eit a p'ou gùélér ér stad a intanhuédigueah.

Un intanvès ne zelie jamæs abandonnein hé bugalé mar ou dès dobér a nehi eit ou avance, hac é spécial eit ou honduie én hènt a ou salvedigueah. Rac en Apostol ou avertisse é mant obliget de rein d'ou bugalé er péh ou dès receuet guet ou zadeu ha mameu ; ha mar dès unan-benac n'hé dès quet soign a hé zud, chongeèt erha té ma goah eit un infidel. Mæs mar gùéle nen dès quet dobér hé bugalé a nehi, laqueèt tout hé chongen hac hé sourcieu da vout parfættoh-parfæt é caranté Doué. A vihannoh ne vebé requis dehi é couciance hum voutein én ambarrasseu, èl mei er proçæseu, me gonseille dehi hum zilou-

yein a-grén doh-t-hai, ha conduie hé affærieu douçan ha tranquillan ma ellou. Rac, hao é vehé possible é vehé pourfittable dehi er soureieu fatiquus, me mès poén é credein é vehènt jamæs quen evantajus èl ur repos santel : rac, open ma tireihant er galon, ind e hroa quemér, eit gounie er 16 e béié é hès dobér ér sorte affærieu-zé, certæn modeu extérior ha gracius, péré é zisplige bras de Zoué, ha péré e zigueore en or ag er galon d'anemisèd er huerhtæt.

En oræson e zelie bout exelcice continuel un intanvès; rac èl ne zelie mui cârein quin nameit Doué, ne zelie quet ehué conze casi quin nameit doh Doué. Mar hum gave un diamant étré un tam ouarne hac ur mein-aiman, quentéh m'el lamér, en tam ouerne e stague doh en aiman : chetu penaus ehué calon un intanvès péhani e oé arrestet a hum zougue tout de Zoué, dré er garanté doh ur priéd, e zelie, arlerh é varhue, ridêc guet ur grèd berhuidant trema en nean, ha larèt, èl er priòd sacret ag er hantiqueu : ô men Doué! bermen, a p'en dé-mé e hieu-mé, receuet-mé eit ma vein tout d'ob : *tennet-mé ar hou lerh, ha me ridou doh er fronde a hou parfumeu.*

Er vertoyeu e jauge guellan doh un intanvès e zou ur modesti parfæt, ur renonci a-grén d'en inourieu væn ag er bed, d'é assambléieu ha d'é ol vanitéeu; er charité é chervige er beurerion, er ré clan, hac é consolein er ré affliget; un intampi gredus de zougue er merhèd youanq de guêrhetén hènt ag en devotion, ha de rein én-hi hé hunan ur scùir caer e barfection d'er groagué diméet : hé gusquemanteu e zou simple, ha n'ou dès nitra de ziovér; hé œvreu e zou réglet dré en humilité hac er charité; hé discourieu e zou douce hac honeste; hé deulegad e zou goarnet dré er modesti hac er hurtæt; hac é pèn en treu-zé tout, hé halon ne zelie cârein quin nameit Jésus-Chrouist crucefiet. Én ur guir, un intanvès e zelie bout é mesque er merhèd er péh mei er violette é mesque er hoquetteu. Er boquet-zé e fronde huêc; ouhet-é éden deliàu ledan; hé lihue nen dé quet lin-

guernus; ne gresque quet paud nameit él léhieu cloar ha diatro; figur véritable a zavotion douce, a humilité, a izeldæt, a vuhé mortefiat, a burtæt disorbe ha tranquil ur gùir intanvès, *péhani e vou eurus*, emé sant Paul, *mar dalhe mad bet er fin a hé buhé.*

M'em boé hoah ul lod vad a dreu de larèt d'en intanvésèd; mæs me achihue dré en avertissemant-men : jamæs ne vlâmènt er merhèd aral péré e huélant é timéein dihue huéh, tair gùéh ha pedeir gùéh. Doué e aispose èl-cé a lod eit é vrassan gloër. Jamæa n'ancoéhamb en doctrine-men hun nès disquet guet en dud ancién : nao en intanhuédigueah nac er huerhtæt n'ou dès a ranq én nean, nameit en hani e ra dahai en humilité.

## CHAPISTRE XLI.

### *Instruction ar er Huerhtæt.*

INBANNEU pur, ne mès nameit deu dra de larèt d'oh, rac hui e gavou er reste é léh aral. Mar d'oh én gorto a ziméein, goarnet guet-n-oh hou caranté bet que n'hou pou cavet en hani e zestine d'oh en Eutru Doué : rac hui e drompehé bras hou parti, ma n'hou pehé de bresantein dehou nameit ur galon a béhani ne veheoh quet mæstre, ur galon uset ha couciet, é léh unan aincér hac antiér, a béhoni é vehé én gorto. Mæs mar e hoès er bonheur de vont couviet d'æredeu pur ha guerh en Oén-glan ha divin, goarnet guet er brassan tinérdæt a gouciance ol hou caranté d'er Priéd divin-zé, péhani, èl m'en dé er hurtæt memb, ne gâre nitra gùel aveit er burtæt ha de béhani é teliér er primedi a bep-tra, mæs é spécial ag er garanté. Hui e gavou é paud a livreu aral en ol aviseu péré e zou necessér d'oh. Hou stad hou ç'oblige de vout aboeissant; rac-cé choéget un directour capable de rein d'oh en aviseu requis eit hum gonsacrein de Zoué én ur fæçon surroh ha santelloh.

# EN OR
# AG ER VUHÉ DEVOT.

## PUARVÈD PARTI.

En aviseu necessér inemb d'en tantationeu ordinærran.

### CHAPISTRE I.

*Ne faut quet hum arreste d'er pêh e lara en dud ag er bed.*

Quentéh m'hou cuélou en dud ag er bed é hélie en devotion, beah én gorto en hou pou hilleih de souffrein diarbèn ou mélationeu didalvé hac ou goalgonzereah. Er ré libertin e vannou partout é oh ur bigot hao un hipocrit : hao ind e larou é ma ur refus chagrinus en dès groeit d'oh unan-benac, e zou bet caus d'oh de zistroein doh Doué. Hou ç'amied e ridou queti-quetan de rein d'oh conseilleu e gredeint charitable hac aviset mad, eit hou laquat de gonsiderein péh quer melconius-é en devotion, péguement é het de vout dispriset ér bed, é péh dangér é laquet hou yehaid, péh diæzemant bras e rehet d'er réral, péguement a zommage e ret d'hou ç'affærieu, péguement é ma requis d'oh bihuein ér bed èl er réral, hac anfin en nombre bras a voyandeu e hoès de hum salvein, hemb clasque quement-cé a droyellen.

Philothé, ol el langageu-zé nen dint nameit ur haquet sod ha væn ag er bed : rac, é gilirioné, en dud-cé n'hum sourciant quet paud nac a hou ç'affærieu, nac a hou yehaid. *Pe veheah ag er bed*, emé

Jésus-Chrouist, *er bed e cherissehé er péh e appartenne dehou; mæs, èl nen d'oh quet ag er bed, er bed en dès caz doh-oh* Gùélein e rér tud é passein nozieu het-e-het é boarie; hama, mèn é cavehet-hui un attantion melconiussoh ha chagrinussoh eit hani un hoariour? Neoah ou amièd ne larant nitra dehai eit quement-cé; mæs mar passe unan-benac un æriadicg én oræson, mar sàue mitinnob eit é ordinær eit hum breparein de gommuniein, peh-unan e ride bean de glasque ur médecinour eit gùellat é imur han tér-fol ha teriannus. Tremeine e rér ul lod vad a nozieu é corol, ha ne gleuér hanni doh hum glêmme: hac eit en devout passet noz Nendelêc hemb quin hemb monnet de gousquet, é cleuér peb-unan é passat hac é crial forh guet en droug-pèn en trenoz. Æz-é gùélet é juge er bed tout a drès; ean e zougue bri d'é vugalé, durant m'en dé ruste ha garhue doh bugalé en Eutru Doué.

Jamæs ne fehemb gobér grat er bed, a vihannoh ne vennehemb bum zannein guet-ou: rac nen dé quet possible coutantein é requinereah. *Yehan e zou deit*, emé hur Salvér, *hemb daibrein nac ivèt, ha hui e lare é ma positet guet en diaul; Mab Doué e zou deit én ur zaibrein hac én ur ivet, ha hui e lare é ma ur Samaritein.* Gùir-é, Philothé, mar pléguet d'en dud ag er bed betac hum laquat de gorol pé de hoarie guet-hai, ind e vou scandalet; ha ma ne hroet quet èl d'hai, ind hou ç'hanhuou bigot ha chagrinus. Mar hum husquet un tamicg bràu, ind e gavou droug de larèt a han-oh; ha ma ne hoès quet paud a sourci a hou tillad, ind e larou ne hoès quet a inour. Mar hou cuélant joéius, ind e larou é vebet dirollet; ha mar gouyant en hum gastiet, ind e larou en e hoès un imur goué hac hurennêc; hac èl m'ou sellant perpet a drès, jamæs nen d'ob capable de bligein dehai. Revé d'hai, hun dibaifeetionen e zou péhedeu, hur péhedeu véniel e zou marvel, hac hur péhedeu a infirmité e zou péhedeu a valice. Él léb m'en dé douce er charité, é ma lare sant Paul,

er bed e zou ruste; er garanté ne chonge jamæs droug a hanni, hac er bed e chonge perpet a guement sorte tud-zou, ba ma ne gave nitra de larèt a hun œvreu, ean e vlâme hun intantioneu. Anfin ne verne quet hac ean en devou querne en devèd, pé n'ou devou quet; ne verne quet hao ind e vou gûen pé dû, er bleye ne vanquou quet e ou daibrein mar guelle: groëmb ehué er péh e garehemb, er bed ne cessou quet a hobér d'emb brézel; mar gùéle é omb pêl étal treid ur hovézour, ean e boulenne bean-mad petra e gavamb de larèt durant quehent-cé amzér; ma nen domb quet pêl ér gadoër, ean e larou é cuhamb lod a hur fauteu. Troamb ha distroamb d'en tu ma carehemb, perpet é vou é zeulegad ar-n-amb: ha diarbèn en disterran conze un tamicg bresque, ean e grie forh nen dès quet moyand de bade guet-n-emb. Revé er hleuèt, er sourci a hun affærieu nen dé nameit un avarice, hac hun doustér nen dé quin meit amouêdigueah. Mæs a fæd bugalé er bed, jamæs droug nen dès én-hai: hanhuein e rér ou holér vaillantis, ou avarice ur ménagemant avi-set-mad, hac ou modeu dirollat e bassér eit deviseu honeste ba gracius.

Lausquamb er bed guet é zalledigueah, Philothé; lausquamb-ean de houpala é hoalh èl ur gohanne, eit néhancein einèd en dé. Dalhamb sôn ba ferme d'hur résolutioneu, hac hur persévérance e ziscoei é omb a zævri devot. Er stir-lostêc hac er stir-ride, e zisco bout tosticg quer splan en eile èl éguilé; mæs er stir-lostêc, èl nen dint nameit ur cartæn tan é tremeine, e zisparisse touchant; é contrel, er stir-rìde ne zisparissant jamæs. Er bigotage hac er vertu e zou ehué forh haval en eile doh éguilé, ha n'ou difforhér quet bean nameit dré m'en dé valiguant ha pennadus er bigotage, ha ma tistreah èl moguêd; er vertu, é contrel, e zou perpet ferme ha dalhable. Open quement-cé, en disprisance hac er rebraicheu hun nès d'andur inemb d'er gùir ha ræson, ér hom-mancemant a hun devotion, e zou pourfitaploh eit

ne chongér : rac ind e chervige d'hul laqnat gùel ar hur goard doh er vanité hac en orgueil, péré e losque gùéhavé er hetan fréh ag en devotion. Ni e gave ur figur ag er malheur-zé én ordonnance e ras Pharaon d'er mameu-diéguésèd ag en Egypte de lahein pautrèd er boble a Israël, ér momand a ou gannediguesh. Anfin, crucefist-omb eit er bad, hac er bed e zelie bout crucefiet eit omb. Ean hur selle èl tud fol; hama sellamb-ean èl un amouéd.

---

## CHAPISTRE II.

*Ret-é bout gredus ha courajus.*

Deustou péh quer caër ha quen douce-é er sclærdér, ean e vurlette neoah hun deulagad mar d'omb bet pêl-amzér hemb er gùélet; ha deustou péh quen amiable ha quer gracius é elle bout en dud én ur vro estran é péhani en hum gavamb, de gommauca é vér perpet ambarrasset én ou mesque. Hou calon, Philothé, e elleché ehué bout touchet hac hum gavouet triste ha disconfort dré hou changemant a vuhé, hac a gaus d'hou tisparti sincér doh er vanitéeu fol ag er bed. Mæs, mé hou pède, patiantet un tamicg; ol en treu-zé e zistreahou guet en amzér : quement-cé nen dé quin nameit un tamicg souéh, e hroa d'oh hou stad nehué : gorteit, gorteit; quênt-pêl é tei er honsolationeu. Hui hou pou marcé quæ d'er mêlationeu sod e ré er follèd hac er hoaperion d'hou vanitéen; mæs, laret d'eign, ha hui e garehé colle er gloër éternel en dès grateit d'oh en Doué a huirioné? Er faus pligeadurieu a hou ç'amzér tremeinet e zei hoah de flourettat hou calon, eit assai hé gounie hac hé distroein hoah doh er bed. Mæs ha hui e garehé renoncie d'er joéieu éternel eit bagatelleu quen trompus? Credet-mé, mar dalhet mad, hui e huélou imbér hou persévérance recompancet dré gonsolationen quen douce, ma vehet contraignet d'avouéein ne gavér ér bed nameit

vistre, é comparage doh er mél-zé ag en nean; hac é talle hilleih mui un dé hemb quin tremeinet é devotion, eit mil vlai tremeinet é pligeadurieu er bed.

Mæs hui e gonsidére en ihueldæt éshus ag er manné ar béhani é loge er barfection a grechénah; ha penaus, a laret-hui, é ellin-mé sâuein bet inou? Couraget, Philothé; de gommance er hrouedage guirén n'ou dès quet a zivasquel eit neigeal de chairrein er mél diar er boquetteu ar lein er mannéieu; mæs, dob hum vâguein guet er mél en dès preparet dehai ou mameu, ou divasquel e gresque a nebedicgueu hac e za de vout quer crihue, ma quemérant anfin ou hær, ha ma neigeant betac el léhieu ihuellan. Guir-é, é teliamb hum sellet èl quelion bihan én henteu ag en devotion, é péhani ne ellamb quet bout parfæt én un taul, èl ma carehemb; mæs commançamb attàn de hum seuel dehi dré hun desirieu hac hur résolutioneu mad, ha béemb én gorto é vehemb nerbus erhoalh un dé benac eit arrihue én-hi. Én tretant mâgamb hun isprid hac hur halon guet en instructioneu caer en dès lausquet guet-n-emb er Sænt ha Santésèd, ha pedamb Doué, èl er profæt David, de rein d'emb divasquel clommèd, acel-fin ma ellehemb hum seuel, non-pas lemb quin d'er barfection ag er vuhé-men, mæs memb betao er repos ag en éternité eurus.

## CHAPISTRE III.

*En natur ag en tantationeu, ha péh quemb e zou étré ou santein ha consantein dehai.*

Havalet guet-n-oh, Philothé, ur Brincès youanq, péhani e zou chérisset bras guet hé friéd, ha de gavouet péhani é casse un dén youanq libertin, un infâme attropér benac eit corromplein hé fidélité, hac eit disolein dehi é intaption mébus. De guetan, el lorbour-zé e zisclærie d'er brincès-

bont intantion é væstra; arlerh, é zevis e blige pé e zisplige dehi; anfin hi e gousante pé e refuse d'er péh e houlennér guet-hi. Chetu penaus é tante en diaul, er bed, er bicg un inean e huélant é cârein Jésus-Chrouist èl hé friéd. 1.° Da guatan, ind e broposa dehi er péhèd; 2.° pligein pé displigein e ra dehi; 3.° hi a gousante pé a resiste. Chetu er pazenneu péré a gonduie d'er péhèd: en tantation, er bligeadur hac er gousantemant; ha deustou m'en dé diæz difforh en tri zra-zé é peb sorte péhedeu, forh-æz-ind neoah de vout hanàuet ér péhedeu bras.

Hac é padehé un tantation durant hur buhé, ne cessehemh quet eit quement-cé a vout agréable de Zoué, meit ma tispligeou d'emb, ha ne gousantehemb quet dehi: rac én tantation, nen dé quet ni e hroa en action, ha ne broamb nameit hé andur: rac-cé, ma ne gueméramh quet pligeadur én-hi, ne elle quet nehi hur rantein cablus é fæçon erbet. Sant Paul a souffras pêl-amzèr tantationeu ag er bicg, hemb cessein a vout ami da Zoué; é contrel, Doué e oé glorifiet dré guement-cé. En eurus Angèle a Folini e oé bet tourmantet dré dantationeu quer cruel, m'en dé un druhé hé hleuèt é conze a nehai. Ret-é ma oé cri bras er ré e anduré ehué sant Françæs ha sant Benoed, a pe hum daullent unan é creis en drein, hac en aral é creis en eèrh, eit resistein doh-t-hai. Paud e faut neoah ne gollent nitra a hræce Doué dré guement-cé, é contrel, hi e gresqué én-hai dré en tantationeu.

Ret-é bont enta, Philothé, courajus bras én tantationeu, ha ne faut quet credein é vér jamæs feahet durant ma tispligeant; rac bout-zou quemb bras étré ou santein ha cousantein dehai. Én effèd, ellein e rér ou santein, deustou ma tispligeant; mæs ne ellér quet cousantein dehai hemh ne gueméréer pligeadur én-hai; rac er bligeadur e zou ordinæremant ur bazen eit arrihue ér gousantemant. Lausquamb enta anemisèd hur salvedigueah de hresantein

d'emb quement èl e gareint a friantage eit hun trompein; hum zalhent attàu, mar carant, étal en or a hur halon; troent ha distroent t'er gareint é clasque antréein én-bi; durant ma tihoallehemb a guemér pligeadur én ou ol ardeu, nen dé quet possible é offancehemb en Eutru Doué; ha nen devou quet mui de hum glèmme a han-amb, eit nen dès priéd er Brincès-hont, à béhani e mès conset, d'hé haréein ag er péh e zou bet goulennet guet-bi, ma n'hi dès queméret pligeadur erbet én-hai. Boutzou neoah en différance-men étré un inean hac er Brincès-hont: rac, mar care, hi e elle pêllat doh-t-hi en infâme attiopér-hont hac hum virèt a er cheleuèt; mæs un inean ne elle quet attàu hum virèt a santein en tantation, deustou ma elle perpet hum virèt a gousantein. Rac-cé, padèt en tantation quer pèl èl ma carou, n'hun nès nitra de zougein a nehi durant ma tispligeou d'emb.

A fæd er bligeadur, de béhani e tougue en tantation, ret-é remerquein é hès, haval-vehé, deu barti én inean, unan ixel hac unan ihuel; mæs en bani izel, de larèt-é, er squêndeu, ne hélie quet attàu en bani ihuel; ean e ya memb d'é du hemb gortoze en aral: ha chetu petra e zou caus ma quemér liès er barti izel pligeadur én tantation, hemb ne gousante er barti ihuel, ha memb én drespet dehou. Chetu juste er hombat a béhani e conze sant Paul, a pe lare en hum revolte er hicg dob é sperèd, hac en en dès é vampreu ul lézen, hac é sperèd ul lézen aral, hac er reste.....

Ne hoès-hui jamæs guèlet, Philothé, ur yoh tan cuhet édan ludu? A pe zér dèc pé deuzèc ær arlerh de glasque tan, ne gavér guet poén nameit ur fulenniog benac a reste: bout-oñ neoah tan ér yoh ludu-hont, a p'en dé güir é hès cavet; ha laqueit-ean quen distér èl ma carehet, can e elle boah chervige d'allume ol er gleu marhue. Chetu penaus é talhe mad én-oh er garanté, péhani e zou hou puhé spirituel, inemb d'en tantationeu brassan; rac en

tantation, é streuadur ér blegeadur ér parti izel ag en inean, é holo hac e guhe casi en inean peur-zé dré ur foul quer bras a zispositioneu anquinus, ma laquant casi de nitra er garanté hé dès doh Doué. Ne gavér mui er garanté-zé énep léh, nameit én dôn ag er galon; ha hoah, haval-vehé é ma nitra-é, ha poén vras e zou doh hé havouet. Neoah é ma sur inou; rac, deustou péh én quen treboulet-é en inean hac er horve, conservein e rér attàu er résolution de resistein doh er péhed ha doh en tantation; hac er bligeadur e guemére er barti izel, pé er squéndeu, e zisplige d'er barti ihuel; rac-cé, deustou m'en dé tro-ha-tro d'er volanté, gùir-é neoah nen dé quet a ziabarh. Hama, chetu treu assès eit jugein é ma én drespet d'er volanté é santér er bligeadur-zé, ha durant ma tisplijeou, ne elle quet nehi bout ur péhed.

## CHAPISTRE IV.

### *Deu example remerquable a zivout er péh e zou laret ihuelloh.*

Me gave, Philothé, é ma avantajus bras ma comprenehet er péh e zou laret ihuelloh; rac-cé, me hum arreste hoah un tamicg. Sant Jérôme e gonze ag un dén youanq péhani, arlerh en devout andurct tourmanteu bras eit er fé, e oé bet astennet ar ur gulé foih blot, amarret ar nehou guet cordoneu seye, hac attahinet dré guement sorte ardeu a béré é ellé hum avisal ur voès lubrique e oé bet casset ar é dro eit el laquat de renoncicin d'er fé : juget bermen péguement en doé d'andur ér stad-cé a berh é squéndeu hac é fantasi! Neoah, é creis un tampeste quen terrible a dantationeu infame, can e zisco nen dé quet feshet é galon, na ne gousante quet é fæçon erbet; rac, ér momand ma huélé é inean peb-tra revoltet inemb dehi, ha ne oé quet mui mæstrès a nitra a hé horve,

nameit a hé zéad, ean hé zrohas étré é zènt hac hé scopas é face el louvignès-hont, pébani e hroé dehou andur tourmanteu cruellob eit er vourreàuion arfleuettan. Chetu penaus en tirant, péhani en doé collet é boén é clasque feahein en incan caér-zé dré er souffranceu, e gollas hoah é amzér é chongeal hé feahein dré er pligeadurien. Nitra souéhussoh eit en tantationeu intérior hac extérior, dré béré é permettas en Eutru Doué d'er goal-sperèd tourmantein santès Cathelin a Sienne : ne fehé quet bout aviset nitra horriploh eit er péh e anduras ér hombat spirituel-zé, nac a fæd er chongeu hac en desirieu de héré en hé sollité hé anemis, nac a fæd el limageu infâme e bentré en diaulèd, é quis tud, dirac hé deulegad ; nac a fæd er honzeu lous ha dishoneste e sonné étal hé discoharne. Gùir-é, ol en treu-zé ne oent nameit a zianvès ; mæs hé halon e oé neoah quel lorbet dré-z-hai, ma lare hi-memb é oé carguet a nehai, ha ne chommé mui nitra tranquil ha dambonær én-hi, nameit er barti ræsonnable a hé volanté. Er hombat-cé e badas pél. Anfin Jésus-Chrouist e apparissas dehi un dé : mé Salvér çarantéus, emé-hi quentéh, mèn é oèh-hui durant ma oé carguet me halon a dihueldæt hac a lousteri? Nezé hur Salvér e rescondas dehi : me merh, é oen én hou calon. Ah! penaus, men Doué, emé-hi, é elleoh-hui chomme én ur galon èl me hani? Hur Salvér e honlennas guet-hi nezé, de hout ba hi hé dué santet ur joé pé un dristé, un huerhoni pé ur bligeadur benac diarbèn en dispositioneu chagrinus-cé? Ah! emé er Santès, na péh tristé, na péh huerhoni! Hama, emé hur Salvér, pihue e streàué en dristé hac en huerhoni-zé én hou calon, nameit on-mé, durant ma chommen cuhet én dòn a hou ç'inean? Hanàuet enta, me merh, en hou pehé receuet guet pligeadur ha cousantet bean d'en dispositioneu-hont péré e attaqué hou volanté, hemb guellèt hé feahein, quenavé ma oen guet-n-oh ; mæs èl ma oen presant én hou ç'inean, me bourvæé d'oh

er ferme resistance-hont dré béhani é refuseoh hou calon d'en tantation. Mæs èl n'ellaoh quet resistein quement èl m'hou pebé caret, hui e santé dré-zé un displigeadur brassoh, hag ur baz crihuoh doh en tantation ha doh-ob hou ç'hunan. Rac-cé er poénieu-zé en dès cherviget d'ob de gresquein hillcih é nerh bac é vertu, hae e zou bet aveit oh ur vamen frontal a vériteu.

Hui e huéle bermen, Philothé, penaus é oé cuhet en tan-hont édan el ludu, ha penaus é oé antréet en tantation bac er bligeadur ér galon-zé, hac en hé doé importunet er volanté, péhani hé hunen, secouret dré græce Jésus-Chrouist, e resisté dré en huerhoni, dré en displigeadur, ha dré ur haz hirrissus doh ol er péhèd, de béhani é refusé dalbmad hé housantemant. O men Doué! péh discnfortance eit un inean péhani hou câre, bout hemb gout ha hui e zou guet-hi pé nen d'oh quet, has hiemb gout bac ean e zou marhue én-hi e-grén, pé nen dé quet, er garanté divin eit péhani é combatte; mæs parfection excellant er garanté divin e gonsiste é bobér, d'en heni e gâre, andur ha combattal dré garanté, hemb ne houér a nehou hac ean en dès, pé nen dès quet, er garanté eit péhani ha dié bébani é combatte.

## CHAPISTRE V.

### *Consolation en inean péhani e zou én tantation.*

Philothé, jamæs Doué ne bermette ma árribuou en tantationeu quer ruste-zé, nameit guet en ineanneu e falle dehou seuel d'er barfection huellan ag é garanté; mæs ne vér quet assuretoh a arrihue én-bi eit en devout tremeinet dré er hombat cri-zé. Rac guélet e zou bet ul lod vad é vout feahet dré dantationeu forh distér, manque a vout bet sourcius da rescondé de hræceu en Eutru Doué, dré béré en ou dès resistet guet courage dob en tantationeu bras-cé.

M'hou ç'avertisse a guement-cé, acel-fin, mar hum gavet jamæs é brézelieu quen anquinus, ma hum gonsolehet é buélet en intantion en dès en Eutru Doué d'hou seuel ihuel dirac é zeulegad, ha ma hum zalbehet neoah perpet humble én é bresance, é considerein ne vehet quat assurettoh inemb d'en tantationeu bihan, ailerh hou pout feahet er ré vras, nameit é quement ma vehet perpet fidel de resconde d'é hræceu. Ne varne enta péguement é veheoh tantet, ha ne verne péh pligeadur a santeheoh diarbèn en tantation, ne hum néhancet quet, durant ma refusou hou volanté cousantein d'en eile ha d'éguilé; rac anfin, Doué nen dé quet offancet dré guementcé. A pe huélér unan-benac é vagannein hao é couéh èl pe vehé marhue, é ridér bean de laquat en dourne er é galon, ha mar hé santér é tossale un tamicg benac, é jugér nen dé quet hoah marhue, hac é ellér degasse nerh dehou dré ul liqueur henac crihue ha sontil. Jugeamb ehué èl-cé a stad un inean péhani e zou guèhavé, haval-vehé, dihuiguet dré er bloès ag en tantationeu; sellamh de hout hac ean e zou hoalt ér galon hac ér volanté ur santimant benac ag er vuhé spirituel; de larèt-é, de hout mar refuse er volanté hé housantemant; én ur resistein doh en tantation ha doh er bligeadur. Rac, durant ma chommou er santimant-cé én hur volanté, ni e elle bout assuret nen dé quat mouguet gronce én-hi er vuhé a garanté, hac é ma Jésus-Chrouist prasant én hun inean, deuston m'en dé cuhet. Rac-cé, dré en usage continuel ag en oræson hac er Sacremant, ha dré ur ferme gonfiance é Doué, ni e elle reparein tout hun nerh, ha hibusin parpet é Doué ag ur vuhé douce ha parfæt.



## CHAPISTRE VI.

*Penaus en tantation hac er bligeadur é ellant-ind bout péhedeu.*

Er Brincès a béhani e mès conzet d'oh, ne elle quet bout blâmet ag er péh e houlennér guet-hi, dré ma laquamb é ma contrel quement-cé d'hé volanté ha d'hé intantion. Mæs cablus vehé, p'hi devehé reit, én ur mod benac, léh de chongeal hé gounio; ha chetu penaus é ma gùéhavé pébèd en tantation, dré ma hès reit léh de vont tantet. Un dén, par-exemple, e houér é ma en hoari eit-ou un occasion æz de golérein, hac, ur huéh m'en dé coléret, de vlasfémein, ha rac-cé é ma en hoari ur gùir tantation eit-ou. Hama, me lare é péhe en dén-sé quel liès gùéh ma hoarie, hac é ma cablus a béhèd dré en tantationen e arrihue guet-ou én hoari. Un aral e houér é péhe a p'hum gave é certæn compagnoneah; hama, doh hum gavouet én-hi a vad ha libre volanté, nen dès quet a zoutance nen dé cablus ag en tantation e gave inou.

Pihue-benac e elle parrad doh er bligeadur, e denne ar é lerh en tantation, e béhe quel liès gùéh ma hum arreste dehi; hac er péhèd-cé e zou brassoh pé bihannoh, revé m'en dé bras pé bihan, hir pé bèr er bligeadur hac er gousantemant. Mar da d'er Brincès-hont, a béhani hun nès conzet, hum arresta non-pas hemb quin de cheleuèt er guentel dishoneste e hroér dehi, mæs quemér memb pligeadur én-hi, ha lausquein hé halon d'hé studial guet joé, a dra-sur, hi e vérite bras bout blâmet; rac, deuston ne garehé quet gobér er péh e houlennér guet-hi, hi e arreste neoah a hé vad volanté hé halon ar un dra dishoneste, dré er bligeadur e guemére én-ou: ha chetu treu erhoalh; rac arrestein hemb quin er galon d'un dra dishoneste e zou un droug, quer-clous èl arreste er squéndeu. Er fæçon-zé en arreste ag er squêndeu

ar un dra dishoneste ne elle quet bout péhèd, nameit é quement mei joéntet guet ur studi libre hac a volanté vad a berh er galon. A pe hum gavehet enta de vout tantet, consideret ha hui e hoès reit léh d'en tantation; rao ur péhèd-é hum laquat én dangér a béhein : ha quement-cé e hroa droug-santein é ellehoh ræsonnablemant pêllat doh en occasion, hac é huéloh pé é telioh gùélet é raug é veheoh bet tantet ér fæçon-zé. Mæs ma ne hoès quet reit léh erbet d'en tantation, ne ellet quet bout cablus a béhèd, rac ma oh bet tantet

A pe vér hum gavet ér stad da bêllat doh er bligeadur péhani e hélie en tantation, ha nen dès quet pêlleit doh-t-hi, é vér perpet cablus ag ur sorte péhèd benac, revé ma vér hum arrestet mui pé bihannoh, ha revé er péh a zou bet caus d'er bligeadur. Ur voès, par-example, péhani, hamb rein léh é fæçon erbet de vout cajolet a guemére neoah pligeadur ér gajolereah, é vérite bout blâmet, memh mar dé er gajolereah hé hunan e hroa tout hé fligeadur. Mæs mar dé diazéet hé fligeadur ar er mêlodi hac en doustér ag un instrumant benac, guet péhani é sonne parfætemant en hani e glasque gounie hé halon, hemb ne chonge tam én ardeu e implé eit pligein dehi, a dra-sur, ne béhe quet nehi é quement-cé; mæs dihoalleèt neoah a huin arreste pél d'er bligeadur-zé, guet enne, arlerh er sonnenneu, ne zehé en amourustæt Cbetu hoah un example : unan-benac e zizolo d'eign ur finesse cuhet da hum vangein ag un anemis emès : hama, mar da d'eign quemér pligeadur é chongeal hemb quin ér sontildæt ag er finessa cuhet-cé, hemb cousantein é fæçon erbet d'er vangeance, na quemér pligeadur én-hi, ne vein quet, eit quement-cé, cablus a béhèd erbet. Mæs jaugeableé d'eign neoah pêllat pront doh er bligeadur, guet eune n'em douguehé a nebedicgueu de hum bligein ér vangeance memb.

Gùéhavé en hum gavér somprenet dré dauleu pligeadur, péré e bélie preste en tantation, quênt eit

ma hès bet amzér de bum chongeal erhat. E quement-cé nen dès, é'r muihan tout, nameit un distér péhed véniel, péhani e gresque mar chommér dré lizidantæt, goudé mei bet reih hanàuet en droug, èl pe vehé eit examinein péh parti quemér, cousantein pé résisteinɥ hac er péhed a vou hoah brassoh, mar dér, erlerh en devout hanàuet er bligeadur, da hum arrestein un tamicg amzér dehi dré ur gùir lizidantæt, bac hemb sorte volanté er bet de resistein. Mæs mar d'omb a-zevri bac a vad volanté ér résolution de hum arrestein d'er sorte pligeadurieu-zé, er résolution-zé memb e zou ur péhed bras, mar dé droug bras en dra é péhani en hum bligér. Ur vince a gonséquance-é d'ur vœs clasque entretenein amourustæt, hac é vehé gùir ne garehé quet nehi bum abandonnein jamæs dehai.

## CHAPISTRE VII.

*Er remœdeu doh en tantationeu bras.*

QUENTÉH ma santéêh un tantation, groeit èl er vugalé vihan, péré, a pe huélant ur bleye pé un ourse, e ride de hum durel étré divréh ou zad hac ou mam, pé ou galhue ahoel d'ou secour. Hou péet èl-cé recour doh Doué, ha goulennet er secour ag é vièricorde : hanneh-é er remæd e ra d'emb Jésus-Chrouist, a p'en dès laret : *Pedet, eit n'antréét quet én tantation.*

Mar dalhe mad en tantation, pe mar crihua, boquet a sperèd d'er groéz santel, èl pe huélehoh Jésus-Chrouist dirac-oh ; grateit dehou ne gousantehet quet d'en tantation ; pedet-ean d'hou tibuen dob hou ç'anemis, ha dalhet mad d'hou promesse bac ér beden-zé durant ma padou er hombat.

Mæs, durant en amzér-zé, n'hum arrestet quet de gonsiderein en tantation, ha ne sellat nameit Jésus-Chrouist : rac mar arrestehoh hou sperèd d'hé honsiderein, hi e ellebé, drès peb-tra mar dé nerhus,

goannat hou calon. Rac-cé, laqueit hou chonge guet un dra-benac mad ha mèlable, péhani e vou capable de douchein ehué hou calon ha de vouguein én-hi er santimant ag en tantation.

Er remæd gùellan doh en ol tantationen, bras pé bihen, e zou de zigueor hou calon d'hou tad spirituel, én ur zizolein dehou en ardeu hac er soliteu e implé hou ç'anemis eit hou colle, ha péh santimant a lausquent én hou calon; rac hui e elle remerquein é hourhemenna perpet en diaul, d'en hani e falle dehou trompein, goarna er segrèd, ha ne sannou gricg : haval doh un dén libertin, péhani e glasque dibauchein ur voès pé ur verh, hac eit cubein gùel é gommerce, e zihuenne doh-t-hi a sannein gricg pé d'hé frièd pé d'hé zad. *En* diaul en dès henteu contrel de ré en Eutru Doué, péhani hun oblige absolumant de zisclærieın hun inspirationeu d'er ré hur hommanda hac hur honduis, eit m'ou examineint ha m'ou fouiseint erhat. Mar gùélet arlerh quement-cé en hum ahurte en tantation d'hou tourmantein ha d'hou fatiquein, ne hoès mui nitra d'hobér nameit de refuse dehi, gronce ha guet courage, er gousantemant a hou calon. Hanni ne elle bout diméet durant ma lara : *non-pas*; ha jamæs un inean ne elle bout feabet dré en tantation, durant ma larou ehué : *non-pas.*

Jamæs n'hum arrestet de ziputal guet hou ç'anemis, ma de resconde d'é soliteu, nameit dré er honzeumen, guet péré hur Salvér e hroas dehou hum denne guet méh : *Pélla, satan; rac scrihuet-é : té adorou en Eutru Doue, ha t'er chervigeou é hunan.* Ur voès honeste e gùitta bresque ur fal zén, hemb er sellet nac er resconde, hac e zistro quentéh hé halon trema hé frièd, én ur reneuéein én-hi hé hunan er santimanteu ag er fidélité hé dès promettet dehou; hac un inean devot, attaquet dré hé anemis, ne zelie quet deværral é resconde dehou; hac é tisputal guet en tentation; erhoalh-é dehi distroein hemb quin doh Jésus-Chrouist hé frièd, ha promettein dehou ne

venne hanàueit jamæs quin mæstre nemeit-ou, ha en er chervigeou guet ur fidélité parfæt.

---

## CHAPISTRE VIII.

*Ret-é resistein doh en tantationeu bihan.*

Deustou m'en dé requis combattal guet ur hourage divergond inemb d'en tantationeu bras, hé m'en dé forh pourfittable d'emb douguein er victoér ar nehai; bout-zou hoah marcé brassoh pourfit é combattal inemh d'er ré vihan; rac doh ou feeheis tout d'en nivér e hum hresante a nehai, é ellér gounie quement èl er ré en dès het er bonheur de zonnet a hèn a dantationeu bras. Er bleidy hae er oursèd e zou sur dangerussoh ha mui de zougein, eit nen dé er helion; ba neoah er helion e zou paud nâhançussoh hac e scùéhe mui hur patiantæt eit er hleidy hac en oursèd. Æz-é hum virèt a lahein; mæs diæz-é mouguein er fulenneu colér, péré e allumeé peb momand. Forh æz-é d'un dén pé d'ur voès bum virèt doh er péhedeu lous ha contrel d'en droèdeu a briédereah; mæs nen dé quet quen æz-cé conservein en deulegad pur, ha goarne en téad hac en discoharne doh tout er péh e hanhuér cajolereah, pé doh en amourustæt hac er mini-gesteu a amitté. Nen da quet hoah un dra diæz réservein én dianvès, ha dirac en dud, ol er mercheu a amitté eit ur priéd; mæs forh æz-é rein ér galon er hréférance d'un eral. Forh æz-é hum virèt a lairreah; mæs diæz-é parrat a ivien hac a houantein madeu en nessan. Forh æz-é hum virèt a hum zouguein faus teste inemb d'un aral; mæs diæz bras-é parrat a larèt ur gueu benacé compagnonaah. Forh æz-é hum virèt a veàuein; mæs diæz-é bout réglet mad én ivet. Forh æz-é hum virèt a zesirein er marhue d'un aral; mæs forh diæz-é parrat a zesirein é ziæzemant. Æz-é hum virèt a ecriein en nessan; mæs diæz-é passein hemh en dispriseip. Anfin en distér tantationeu-zé a golér, a auspet,

a jalousi, a ivi, a amitéau fol ha væn, a fausoni, a vanité, a grimaceu, a droyelleu, a chongeu, a inour, hac er resta, a exelce bamdé vertu er ré devottan ha studiussan de vihuein èl güir grechénion. Rac-cé, Philothé, é tretant gortoze ma combattehemb ferme ha generus doh en tantationeu bras, mar hum gavamb én occasion, ret-é d'emb hum breparein guet sourci d'en tamicgueu combat-cé; assuret ma omb é chervigeou peb victoër e zouguehemb èl-cé ar hun anemisèd, da gresquein en nombre ag er mein précius ér gouron e brepare d'emb en Eutru Doué én é varaouis.

---

## CHAPISTRE IX.

*Er Remædeu doh en tantationeu distér.*

A fæd an tantationeu bihan, doh péré ne fèhemb quet mui parrat, eit na allamb dob importunance er helion hac en huibèd, er guellan fæçon de resistein doh-t-hai e zou de batiantein hemb gobér caz erbat a nehai; rac ileustou m'en dint annéus, ne fahent quet neoah gobér d'emb gueu na dommage erbet, mar d'omb ér résolution ferme da chervige erbat en Eutru Doué.

Dispriset enta en attahignen-zé e hroa d'oh hou ç'anemis, ha na brézet quet mui chongeal én-hai, eit ne ret ér helion e lausquet de neigeal ha de gornal ou goalh tro-ha-tro d'oh. Mæs p'ou santebet é tonnet d'hou tourmantein, bum goutantet a ou distroein hemb quin, én ul lusquein bou calon, pé é segréd, pé dré acteu extérior, trema un dra benac a vad, hac é spécial de gârein Doué. Mar fiet én-an, combattet dob en tantationeu-zé diar dro, ha n'hum arrestet quat d'arbennein doh-t-hai di é er vertuyau péré e zou contrel dehai; rac gobér ér mod-cé e vehé chomme rai bèl de zisputal doh hou ç'anemis ha de rescoude dehou. Mar da d'oh, arlerh hou pout banàuet reib en natur ag en tan-

tation, resistein doh-t-hi dré un aote benac a vertu contrel dehi, n'hum errestet quet azé; mæs distroeit hoah hou calon trema Jésus-Chrouist crucefiet, ha boquet a sperèd d'é dreid guet ur garantiné. Hennéh-é er gùellan moyand de feahein en enemis én tantationeu bihan, quer-clous èl ér ré vras; rac caranté Doué e zou er remæd puissantan doh en ol vinceu, dré m'en dé er vamen hac er chouche ag en ol parfectioneu ag er vertuyeu, péré e zou tout comprenet én-hi én ihuellan pazen a excellance. Rac-cé, dob hum accource d'hou pout recour doh ur vamen quer frontal, hui e vou quitte a examinein qualité en tantationeu; ha dré-zé hui e galmou hou sperèd hemb quement-cé a droyeu, mæs neoah én ur fæçon quen terrible eit hou ç'anemis, ma pélla bean a zoh-emb a pe huéle en hum chervigeamb ag é solteu eit hum seuel d'en exelcice a garanté Doué.

Chetu er péh hun nès d'hobér inemb d'en tantationeu munud-cé, péré hun néhance quel lièz: rac mar hum arrestér d'ou examinein ha de gombattal doh-t-hai en eile arlerh éguilé, ne vou jamæs repos erbet, bac ér fin é ma nitra e hroér.

## CHAPISTRE X.

*Er fæçon de grihuat er galon inemb d'en tantationeu.*

Consideret a huéhieu péré-é hou ç'inclinationeu mignon; hag a p'hou pou ind hanàuet, hum accourcet de hum gomportein én ur fæçon tout contrel debai, én hou chongeu, én hou conzeu hac én hou ç'œvreu. Par-example, mar d'oh tourmantet dré er vanité, chonget lièz péguement é ma trebillus buhé mab-dén; péguement é vou tourmantet hou couciance én ær ag er marhue a gaus d'er vanitéeu ag er bed; péguement é ma méhus eit ur galon generus bout taulet guet hoarielleu bugalé, èl mei ol er bagatelleu-zé. Droug-gonzet lièz ag er

vanité; he, consteèt e goustou d'hou calon, disprisethi pêllen ma ellehet én hou tiscourieu; rac, dré foulgonze inemb d'un dra, é errihuér a nebedicgueu d'en devout caz doh-t-ou, deustou péh quen emiable en er havér e gommance: èl-cé hui a hum gavou douguet dré ur certæn sentiment e inour, de zécriein partout er vanité. Groeit, muihan ma ellehet, œvreu izel hac humble, deustou ma cavehet, haval-vehé, displigeadur doh ou gobér. Ér fæçon-zé hui a hum hroei doh en humilité, he hui a hoannei perpet hou vanité; hac e pe zai en tantation d'hou néhancein, hui a santou bihannoh e inclination eit quênt d'hi receu, he hui a hum gavou nerhussoh eit combettel inemh dehi.

Mar cavet é oh douguet d'en avarice, chonget liès ne hrasset ur folleah-é en inclination-zé, péheni hul laqua de chervige er péh nen dé groeit nameit eit hur cherviga. Consideret é vou ret d'oh tout quittat ér momand eg er marhue, hac er péh e hoès e gouéhou marcé étré deourne unan-benac péheni ou goal-zispignou hac e hum zannon hoah dré é hoal-zispigneu. Conzet huerhue inemb d'en dud avaricius, he mêlet er ré e zisprise er bed. Hum balaforcet d'hobér lièr alézoneu, he lausquet güéha vé d'achappe occasioneu caër de zastume danné.

Mar güélet é vourreheoh é rein heo é receu amourustæt, chonget liès péguement é me dengerus en deværrance-zé hac aveit oh hac eveit er réral; péguement é ma méhus profanein èl-cé en inclination noplan en dès hou ç'ineen, ha péguement é rehet léh, dré er sorte modeu-zé, d'hou plâmein èl un isprid scan ha goane. Ventet ha mêlet liès er burtæt heo er franchis e galon. Groeit, muihan ma ellehet, actioneu péié e ziscoei é cârat er vertu-zé; dihoallet doh en ol gesteu he grimaceu tinér, ha pêlleit doh en ol occesioneu e gajolereah.

Durant ma vehet é peah, de larèt-é, durant m'hou lauquou hou ç'enemis é repos, groeit muihan ma ellehet acteu a vertu contrel d'hou fal

12

inclination; ha mar gùélat ne hum bresante quet liès en occasion d'hobér er sorte actioneu-zé, clasquet-hi gùellen me ellehet : rac èl-cé hui e armerhou d'hou calon nerh ha courage eit resistein ferma doh en tantation a pe sei d'hou tourmantein.

## CHAPISTRE XI.

### *En Néhance.*

En néhance nen dé quet hemh quin un tantation, mæs quêntoh ur vamen pussuniet a hilleih a dantationeu; ha rac-cé me gava é ma neceesér conze d'oh a nehi.

En dristé nen dé nitra quin meit ur hloès e sante hur sperèd ag en drougueu a anduramb én drespet d'amb, pé extérior, èl mei er beuranté, er hlinhuédeu, en disprisance; pé intérior, èl mei en inorantæt, er séhour a galon, er herderi é hobér er mad, en tantationeu. A pe za enta d'en inean santein un droug benac, hi e sante ehné displigeadur; ha chetu en dristé. Quentéh é ta en desir de vont délivret ag en droug-cé, ha de gavouet er moyandeu de hom zilouie doh-t-ou; nitra ræsonnaploh eit quement-cé : rac un dra naturel é de beb-unan desirein er mad ha pêllat doh en droug. Pihue-henac e glasque, a balamor de Zoué, er moyandeu de vout délivret ag é zroug, ou hlasque guet patiantæt ha doustér, guet humilité ha tranquillité, én gorto m'en dé ag é soulagemant quêntoh doh providance amiable en Eutru Doué, eit doh é finesse, é sourcieu hac é hoén.

Mæs en hani ne zesire é zélivrance nameit a halamor dehou é hunan, e glasque er moyandeu guet hilleih a hresse hac a hærre, èl pe vehent é dalh guet-on quêntoh eit guet Doué : ne laran quet en en dés er chonge-cé, mæs me lare en hum gomporte èl p'en devehé-hi; ha ma ne gava quentéh er péh e zesire, ean e hum néhance bras hac e golla

patiantæt; mæs é néhance hac é zispatiantæt, é léh soulagein é zroug, ne hroant nameit er bresquein boah goah; ha nezé mar da dehou hum abandonnein d'en dristé, beta colle courage ha nerh én un taul, ean e selle é zroug èl unan diremæd. Hui e huéle bermen penaus en dristé, deustou péh quer juste ha quen divlâm-oé a gommance, e gonduie d'en néhance, hac en néhance e gresque quement en dristé, ma hé laqua de vout forh dangerus.

Mar laquér er péhèd a costé, nen dès nitra arlerh e fehé gobér quement a zroug én inean èl en néhance. Haval-é doh en dissantion ha revolte péré e arrihue étré er sujité ag ur memb ranteleah, péhani e hum gave tout ravaget dré guement-cé, hemb guellèt resistein doh é anemisèd a zianvès: rac ur huéh mei néhancet ha treboulet hur halon, n'hé dès mui nerh erbet nac eit conservein er pehicg hé dès a vertuyeu, nac eit resistein doh tantationeu en anemis, péhani e broa nezé é bossible eit pesquetta, èl ma larér, én deur riboulet. En néhance e sàue diar un desir diréglet de vout délivret ag un droug e santér, pé d'en devout ur vad benac a béhani é vér én gorto; ha neoah nen dès nitra e gresque mui en droug hac e bèlla mui doh er mad, eit en néhance hac un houant hærrus. Haval doh en einèd, péré, é saillein hac é tissaillein a ou nerh ér rudn é péré é mant dalhet, e hum louie muyoh-mui é léh hum zilouie. A pe zei d'oh enta desirein bout délivret ag un droug, pé hou pout ur vad benac, de guetan tout, réglet mad hou sperèd ha calmet hou calon, ha nezé clasquet guet doustér ha reihtæt er moyandeu jaugeable eit arrihue ér péh e zesirat. Mæs remerquet erhat, a pe laran *guet doustér*, n'antandan quet lezidantæt; mæs mé antande hemb hærre hac hemb néhance; rac a vihannoh, é léh donnet de bèn, hui e lonyou tout hac e hum ambarrassou hoah goah.

*Men Doué*, e laré er profæt David, *m'inean e zou perpet étré men deourne, ha ne mès quet ancoéheit hou*

*tézen.* Philothé, examinet estroh eit ur huéh bamdé, mæs d'er bihannan de noz ha de vitin, ha hui e hoès, él d'ou, hou ç'inean étré hou teourne ; pé ha hi e zou bet scrapet doh-oh dré ur goal inclination, pé dré un néhance henac. Consideret ha hui a hroa a hou calon er péh e goret, pé ha hi e vehé hum achapet a dré hou teourne eit hum ingagein én un disordre benac a garanté, a gaz, a ivi, a avarice, a zougeance, a dristé, a joé, etc. ; ha mar guélet é ma fariet, clasquet-hi bean, ha degasset-hi arré doucicg é presance Doué, én ur bléguein ol bon ç'inclinationeu hac hou tesirieu édan é volenté divin. Er ré én dès un dra-henac précius, hac én dès eune ag er holle, én dalha sterd én os dourne. El-cé é teliamh ehué larèt perpet guet er Roué-Profæt : *O men Doué ! m'inean e zou én danger a hum golle ; rac-cé m'hé dougue perpet ém deourne, ha quement-cé e vire doh-eign a ancoêhat hou lézen santel.* Ne lausquet jamæs hou tesirieu, memb er ré disterran hac izellan, d'hou néhancein ; rac mar ret troêd d'er ré vihan, hou calon e hum gavou disposettoh de bléguein d'er ré vras. A pe santehet enta un taul néhance benac, hum hourheménet de Zoué, ha ne sentet quet doh hou tesir bet que n'hou pou calmet gronce hou néhance, a vihannoh ne vehé presset en affær ; mæs nezé hum forcet doucicg d'arreste pé de zouçat en hærre a hou tesir; hac arlerh, séntat quêntoh doh er ræson eit doh hou fantasi.

Mar guellet disolein hou néhance d'hou tad spirituel, pé d'un ami devot henac, hui e gavou peah quentéh : rac ur galon tourmantet hac arfleuet a zou haval doh un dén en dès en derhian duêm, péhani e hum gave soulaget quentéh m'en dé bet goaidet ; hac er güellan remæd doh clinhuédeu er galon e zou hé goaidein ehué, de larèt-é, ou disclærien. Ya, emé sant Loeis d'é vab, a p'hou pou un dra-benac hac e bouisou ar hou calon, disclæriet-ean quentéh d'hou covézour, pé d'un dén benac

a fæçon ; hac er gonsolation e recenehet dré guement-cé hou secourou de supportein hou poén guet doustér.

## CHAPISTRE XII.

### En Dristé.

*En dristé péhani e zou revé Doué*, emé sant Paul, *e zougue fréh a benigen eit er salvedigueah; hac en dristé ag er bed e ra er marhue.* En dristé a ella enta bout mad ha droug, revé en effédeu différant hé dès é calon peb-unan ; mæs hi a hroa liessoh droug eit vad : rac ne hanåuamb a hé ferh nameit deu sorte fréh mad, ré a viséricorde ha ré a benigen ; ha ni e hanåue huéh sorte droug, péré e zou er bloès, en drœspet, er jalousi, en ivi, en dibatiantæt hac er marhue. Chetu perac é lare Salomon, *é ma caus en dristé de varhue ul lod vad, ha pourfit erbet ne denněr a nehi.*

Hun anemis e hum chervige a nehi eit tantein er ré vad betac én ou œvreu mad, juste èl ma solite er ré fal de hum rejouissein ag en droug e hroant ; ha nen dé quet possible dehou laquat hanni d'hobér en droug, a vihannoh n'el laquei de gavouat en droug agréable : ne fehé quet ehué distroein hanni a hobér er mad, a vihannoh ne hroei dehou cavouet diæz er mad. Rac m'en dé condannet de vout de vihuiquin én un dristé diremæd, é ellér hoah larèt é carehé ma vehé ol en dud triste èl d'ou.

Er fal dristé a dreboule en inean, hé néhance, hé zaula é dougeanceu diréglet, hac hé dihoutte doh en orœson ; hi a ziscare en isprid dré ur morgousque marhuel, e vire doh-t-ou a bourfittein ag en aviseu mad, a jugein èl ma faut ag en treu, a guemér résolution erbet, pé hi e lamme guet-ou en nerh hac er hourage necessær eit donnet de bèn ag er ré en dès queméret. En ur guir, un inean triste a zou haval doh ur horve sclasset, péhani e za de vout percus hemb guellét boulgeal na bis na troëd.

Philothé, mar santet jamæs hou calon piquet dré ur fal dristé, hum cherviget ag er régleu-men: *Mar dès unan-benac triste én hou mesque*, emé sant Jâque, *pedeèt.* Én effèd, er beden e zou ur remæd souveræn, rac hi e sàue er sperèd trema Doué, péhani e zou hun ol joé ha consolation. Mæs impléet én bou peden er honzeu amiable ha carantéus-men, péré e inspire caranté Doué ha confiance én é vadeleah: ô Doué a visèricorde! ô Doué infinimant mad! me Salvér dambonær! ô Doué me helon, me ol joé, me ol espérance! ô Prièd carantéus m'inean! ô ami guellan me balon!

Combattet huerhue doh tout er péh e santet a ellehé hou turel én dristé; ha deustou ma hum gavet, haval guet-n-oh, yein ha digas, delhet mad mar falle d'oh donnet de bèn. Rac hou ç'anemis, péhani ne glasque nameit hon yeinnein hec hou tigalonein doh en œvreu mad, e cessou e hou ç'afflìgein, dré ma hanàue é mant méritaploh, p'ou groér guet ur certæn dongér.

Soulaget hoah hou sperèd é cannein cantiqueu spirituel. Ind ou dès liès cherviget d'arreste moliaheu er goal-sperèd: Saül, é cleuèt son douce harpe David, e oé bet délivret estroh eit ur huéh ag en diaul, guet péhani e oé gour-positet.

Un dra vad-é ehué hum impléein d'ul labour calet benac, ha changein liès a occupation; rac quement-cé e zistro en inean ag er péb hé chagrine, e duêmme hac e burifie er goaid; car en dristé e zou un inclination péhani e yeine hac e zisèhe en imur.

Groeit hoah certæn actioneu gredus ha berhuidant, deuston ne gavcheoh quet gouste erbet énhai: par-example, queméret hou crucefi étré hou tivréh; sterdet-ean doh hou calon; boquet de dreid ha de zeourne hou Salvér; sàuet hou teulegad hac hou teourne trema en nean; adresset de Zoué conzeu a garanté hac a gonfiance, èl mei er ré-men ag el livre ag er Hantiqueu: *Me mignon càrettan e zou d'eign, ha me zou dehou. Me mignon e zou ur bo-*

*queit myrrhe ar me halon. Men deulegad e zou brumennet dré forh sellet a beban é tei d'eign er secour a béhanç e mès dobér, ha de larèt d'oh : ô men Doué! pegourc en em honsolahet-hui? O Jésus! beah eit on Jésus; bihueèt Jésus, ha m'inean e vihuou. Pihue em separou-mé doh caranté men Doué?*

En usage modéret ag en discipline e zou hoah ur remæd puissant doh en tristé; rac un tamicg poén extérior èl honnéh e zegasse liès mad er gonsolation intérior; hac en incan, é santein er hloès a zianvès, e cheleu bihannoh en hani a zou a ziabarh; mæs nitra excellantoh aveit communiein liès, rac er bara-hont ag en nean e ra nerb d'er galon hac e rejouisse en isprid.

Disoleit ehué d'hou covézour, guet ur sincérité humble, hou tristé, hac er chagrin hac er fal soliteu de béré é ma bet caus. Hantet, mahan ma ellehet, en dud devot ha spirituel. Anfin hum resignet de volanté Doné; hac, eit quement-cé, hum breparet de souffrein guet patiantæt hou tristé anneus, èl ur bunition deliet d'er joéieu væn a hou ç'amzér tremeinet, ha beah assuret é tei en Eutru Doué d'hou secour arlerh m'en devou éprouvet mad hou calon.

## CHAPISTRE XIII.

*Er honsolationeu spirituel ha sensible, hac en usage e zeliér gobér a nehai.*

Doué ne zalhe er bed-men én é sàu nameit dré changemantau continuel a zéiau hac a nozieu, a assuniau hac a amzérieu différant, péré e za en eile arlerh éguilé, hac e change guéh-d'er-buéh : guéhavé é hroa glàu, guéhavé aral séhour; un tamicg goudé, amzér douce ha bourrable; touchant arlerh, ahuél ha tampeste; én ur fæçon ne fehé quet casi jamæs bout cavet un dé parfætemant haval doh un aral. Changemant admirable, hac unan ag en treu

caërran ag er bad! Mab-dén e zou ehué èl-cé hac en dud coh en dès ean hanhuet un abrégé ag er bed. Jamæs n'er bavér ér memb stad, hac é vuhé e dremeine ar en doar, èl en deur ag ur riviér, é changemanteu continuel, péré er sàue dré espéranceu caër, ha touchant en discarre dré en dougeance; péré en taule bermen d'un tu, ha touchant d'un tu-aral, én ur fæçon n'en dès jamæs én é vuhé deu zé, pas memb dihue ær, haval en eila doh éguilé.

Hun affær-é enta conservein hur halon ferme, ingal ha perpet campouis é creis en tolpe bras-cé a accidanteu péré a arribue ér vuhé, ha ne verne de béh tu é troei pé é tistroei en treu tro-ha-tro d'emb, hum zalhamb perpet affiet mad, hac arrestet ér poand unique a hur bonbeur, péhani a gonsiste é sellet perpet doh Doué, doh er hlasque é peb-tra, ha doh hum resignein d'é volanté. Groeèt er batimant er route e garou, rideèt é reitér pé é cornoc, é sue pé é nord, quemereèt en ahuél én tu e garou, perpet en nadoué ag er hompas e zistroei doh stiren en nord.

Hac é vehé ehué quement tra-zou diranget ha direih a zianvès d'emb, ha memb a ziabarh; de larèt-é, béèt hun inean triste pé joéius, béèt-hi é huerhoni pé é consolation, é peah pé é néhance, én tihoeldæt pé ér sclærdér, én tantation pé é repos, é gouste doh en devotion pé é dihouste, ér stad a séhour pé én hani a zevotion tinér; béèt-hi haval doh doar losquet guet en heaul, pé doh hani arrouset guet er glouéh; ne verne quet anfin penaus é vou, perpet hur halon, hur sperèd hac hur volanté e zelie hum zougue drèt de garanté Doué hur Hrouéour, hur Salvér, hur bonheur unique ha souveræn. *Bihua pé marhue*, emé en Apostol, *de Zoué omb perpet; ha pihue hur separouni doh é garanté?* Naren, jamæs nitra n'hur separou doh-t-hi, nac en trebille, nac er hloès, nac er marhue, nac er vuhé, nac en drougueu present,

nac en dougeance eg en accidanten de zonnet, nac ardeu er goal-sperèd, nac en ihueldæt ag er honsolationeu, nac en izeldæt ag en affictioneu, nac en dinérdæt ag en devotion, nac er séhour a galon; nitre eg en treu-zé ol ne zelie hur sparein doh er garanté santel, péhani e zou diazéet é Jésus-Chrouist.

Ur résolution quer réjolus de vout perpet fidel de Zoué ha d'er bàrein drès peb-tra, e chervige de zerhel attàu hun ineanneu ingal ha cantrepouis é creis er foul bras a accidanteu différant e béró é me carguet buhé mab-dén. Rac-cé, haval doh er gùirén, péré a p'en dint somprenet dré un taul tampestę, e guemére étré ou zreid meinnicgueu eit ma veint ponnérroh ha ma elleint resistein guel dob en ahuél; hun inean, ur huéh m'hé dès ehué hum gonsacret de Zoué dré ur résolution bihue d'er hàrein, e zalbe perpet hé zrein bao hé assæte ordinær, deustou d'er changemanteu continuel a gonsolationeu hac a affictioneu spirituel pé corporel, intérior pé extérior.

Mæs open en instruction general-men, ni hun nès hoah dobér a régleu aral particulièr.

1.° Me lare ente ne gonsiste quet en devotion en doustér nac ér gonsolation sansible, nac én dinérdæt douce-hont a galon, péré e hros scuille dareu ba huannadein, ha péré e broa d'emb cavouet agréable hun exeiceu spirituel. Naren, Philothé, bout-zou quemb étré en devotion he doustér en devotion. Ul lod vad a ineanneu en dès doustér en devotion, hac e zou neoah forb vincius; hac él-cé, n'ou dès quet gùir garanté Doué nac ur gùir devotion boah bibannoh. Saül, én emzér ma clasqué David, betao én dondæt ag en deserbeu, eit el laquot d'er merhue, e antréas é hunan én ur hrob é péhani é oé cuhet David hac é dud, péré en dehé guellet nezé hum zisobér forh æz a ou enemis; mæs David ne vennas quet memb gobér eune dehou, hac can el lausquas da

monnet é bènt forh tranquil. A p'er gùéles un tamicg pél, ean er galhuas eit discoein dehou é péh dangér é oé bet é vuhé, p'en debé caret, hac eit rein dehou ur merche nehué ag é innoçance. Hama, petra na hroas Saül ér momand-cé eit discoein de Zavid é oé touchet é galon? Ean er galhuas é gronidur; ean er mêlas a gaus d'é zoustér; ean e scùllas dareu tinér, hac e bedas Doué eit-ou; ean e vrudas dirac an ol é vehé bet Roué én é léb erlerh é varhue; hac ean e hourhemennas dehou é ligné. Petra e ellé Saül gobér gùél eit discoein en doustér heo en dinérdæt a galon? Hama, er galon-zé ne oé quat neoah changet, ha na cesses quet eit quement-cé a handéein David én ur fæçon cruel. Cavein a rér ehué tud péré, é considerein madeleah en Eutru Doué ha passion Jésus-Chrouist, e sante ou halon tinerreit; ha diarbèn quement-cé, ind e hirvonde hac e scùille dareu én abondance, joéntet quet pedenneu hac acteu a drugairé quer sansible, ma vehé laret bean é ma trézet ou inean guet er brassan devotion. Mæs mar da ou éprouvein, é cavér é mant haval doh er bouillardeu glàu é creis er brassan tuemdér d'en han, péré ne hroant nameit tremeine; rac, èl ma couéhant a hærre hac a dapennen fonnable, é léh plantein én doar, en deur-zé ne hroa nameit ridêc, ha ne cherviga da nitra nameit d'hobér sapein potironnèd. A pa gouéhe ehué daran quen tinér ar ur galon vincius, ind e ride tro-ha-tro, ha ne bourfittant de nitra; rac er sorte tud-cé ne garehent quet eit quement-cé restituein en disterran liard ag en danné e zelhant inemb d'er gùir ha ræson; ne renonciehent quat eit mad d'en disterran a ou goal-inclinationeu; ha ne gredet quet é souffrehent en disterran diæzemant a balamor de Jésus-Chrouist, ar béhani en ou dès neoah ouilet: hac ol er lusqueu-zé a ou halon nen dint nameit santimanteu faus a zevotion, haval doh potironnèd péré nen dint nameit feus fréh ag en doar. Mæs er péh e

zou hirvoudussan é quement-cé, é, rac ur hueh m'en dé deit en anemis de bèn a drompein un inean dré er sorte ardeu-zé, bi hum abuse guet consolationeu a nitra, hao hum gave quer coutant, ma tisprise en devotion sôn ha véritable, péhani e gonsiste én ur volanté ferme, pront hac aperte d'hobér tout er péh e houyér e blige de Zoué.

Ur hroaidur e ouilou tinér mar guéle toullein bréh é vam eit hé goaidein; mæs mar da dehi goulenne guet-ou ér memb momand ur bagatel benac e huéle étré é zeourne, ean e refusou er rein dehi. Chetu petra-é el lod muiban a hun devotioneu tinér, a pe huélamb Jésus-Chrouist crucefiet, é gosté toullet guet ul lance, ha ma scùillamb dareu én abondance. Allas! Philothé, un dra vad é ouilain ar varhua ha passion hun Tad hac hur Rédamptour; mæs ean a houlenne guet-n-emb hur halon hac hur haranté: perao enta n'ou ramb-ni dehou? Perac ne renonciamb-ni a balamor dehou d'en inclinationeu, d'er satisfactioneu, d'er pligeadurieu-hont e falle dehou dihouriennein a hur halon, hac e gàramb gùel eit é hræce santel? Allas! ol en treu-zé nen dint nameit amitéeu bugalé, forh tinér, gùir-é, mæs ehué forh goane, pennadus, dinerh, péré ne ellant cavouet léh nameit én un imur digas ha preste de receu ne verne péh sorte pléguen pé displéguen e vehé assaiet rein dehou; pé gùéhavé memb de guemér eit er gùir hènt en ardeu a béré en hum chervige er goalsperèd eit coucie fantasi mab-dén.

2.° El lusqueu tinér ha douce-zé a garanté e zou neoah pourfittable gùéhavé; rac ind e ziazé én inaan er houste ag en devotion; ind e gonforte en isprid hac e gresque en alertia ag en devotion dré ur joéyustet santel, péhani e rante hun actioneu caërroh hac agréaploh, memb a zianvès. Er houste-zé ag en treu divin e hroé de Zavid larèt: *O men Doué, na doucet é cavan-mé hou conzeu! douçoh-ind d'em halon, eit nen dé er mél*

*d'em bég.* A dra-sur, en disterran consoletion
recnuamb diarbèn an devotion, e talle mui é pe
fæçon eit er pligeadurieu bourraplan ag er bed.
Hennéh-é el leah-hont péhani a represante d'emb
faveuriau er Priéd divin, ha péhani, revé er Scri-
tur, e zou gùel eit er gùin excellantan; ha pi-
hue-benac en dès ean tanhoueit ur huéh, e gav
garhue ha huerhue en ol consolationeu ag er bed.
Ya, un tamicg hemh quin ag el lazeu henhue
scitique, e laque ér bèg un doustér quer bras,
ma hum gavér hemh houant na séhet; hac er ri
de béré en en dès reit en Eutru Doué er manm
ag er honsolationeu intérior, ne fehént quet mui
desirein nac hum arreste d'er honsolationeu ag er
bed: ou halon ou have tout garhue he huerhue.
Dré er honsolationeu-zé ag an nean, é ra en Eutru
Doué d'en ineanneu er blasque, tanhoust er en doar
er joéieu ag en éternité: haval doh ur vem pé-
hani e affriande hé hroaidur guet bonhonneu, pé
doh ur médecinour péhani e grihua un dén di-
galonnêc é rein dehou d'ivet e certæn deur mad
de gonfortein er galon. Ellein e rér hoah ou sellet
gùehavé èl un arrès ag er recompance éternel deliet
d'ou haranté. Un dé ma oé, e m'ind-i, er Roue
Alexandre ar er mor, ean e santas ur frond quen
douce ha quen huèc, ma jugeas é oé toste d'en
Arabia eurus; ha quement-cé e obervigeas hilleih
de rein courage d'é vartelodèd: ha chetu penaus
é hroa d'emb en doustér ag er græce santein ha
frondein é creis en trebilleu ag er vuhé-men,
er joéieu délicius ag er vro eurus-hont, trema pé-
hani é avançamb.

3.° Mæs, e larehet-hui, mar dès consolationeu san-
sible, péré e zou mad hac e za a Zoué, ha réral pére
e zou inutile, dangerus ha memb dommageable,
péré e sàue a hun imur, pé a herh hun anemis, penaus
é ellein-mé ou difforhe en eile doh éguilé?

N'ancoèhet quet, Philothé, é ellamb hanàuein
hun inclinationau doh ou lahour, juste èl ma ha-

nàuér er gùé doh ou fréb. Ur galon péhani en dès inclinationeu mad, e zou mad ehué; hao en inclinationeu mad e zou er ré e zougue fréh mad, de larèt-é, cevreu mad. Hama, er bonsolationeu péré hur rente humploh, patiantob, charitaplob, tinerroh doh poénieu hon nessan, douçoh a imur, gredussoh de gestiein hun inclinationeu, studiussoh d'hun exelciceu, prestoh d'aboeissein, simploh én hur bomportemant, ol er ré-zé e za, bemb doutance, e Zoué; mæs ma nen d'omb quet eit quement-cé douçoh doh hun nessan; ma nen d'omb tinerrob nameit doh-emb hun hunan; mar hur rantant curius, eigre, gerhue, dibatiant, ahurtet, orgueillus, présomptuus, ruste doh hun nessan, hemb cheleuèt na vennein andur ma vehemb conduyet ha corriget, joste èl pe vehemb déja piqueol Sænt, hui e elle larèt aur é mant consolationeu faus ha dommageable: ur huèn vad na zougue nameit fréh mad.

4.° A pe bligeou guet Doué rein d'emb er honsolationeu douce-zé, ret-é de guetan tout hum humiliein gùellan ma ellamb én é bresance: dihoallamb erhet e larèt nezé: ô na matet on-mé! Naren, Philothé, nen dé quet er sorte treu-zé hur rante gùel; rac, èl ma mès déja laret, nen dé quet é quementcé é consiste en devotion; mæs laramb: *O na matet-é en Eutru Doué é quevér er ré e espère én-ou, hac é quevér en mean péhani er hlasque! Pihue-benac en dès eucre én é vég, ne elle quet eit quement-cé* larèt é ma douce é vêg; ha deustou m'en dé forh vad ehué ur gonsolation quen douce, ha m'en dé hoah gùel en Eutru Doué, e zourne péhani en hé receuér, ne ellér quet neoah larèt é ma mad en hani hé receu. Arlerh, hanàuemb nen d'omb hoah nameit bugalégueu distér, hac en hun nès boah dobér a leah, èl ma lare sant Pierre; rao èl m'en d'omb hoab goane ha délicat, nen d'omb quet capable de supportein ur vagadur sonnoh, bao èl-cé en hun nès dobér eg ur sorte bonbonneu benac eit hun affriandein de gârein Doué. Goudé m'hum bou hum humiliet èl-cé,

groamb un istime bras ag er græceu e receuamb guet Doué, non-pas a gaus d'er péh m'en dint én-hai ou hunan, mæs a gaus m'ou recauamb a zourne hun Tad dré excellance : rac pe vehé ræsonneble ur hroaidur, san e istimehé hilleih mui er chér a broa dehou é vam, péhani a laque bonbonneu én é vêg, eit er bonbonneu memb. Rac-cé, Philothé, er honsolationeu douce e receuamb guet Doué e zou aur un dra caër; mæs un dra caèrroh-é hoeh ma pliga guet Doué astenne é zourne carantéue trema hur halon, hun isprid hao hun inean, eit hur visitein dré é gonsolationeu.

Arlerb hur bout-ind receuet guet humilité ha guet istime, impléamb-ind revé en intantionen en dès Doué doh ou rein d'emb : bèèmb enta douçoh é quevér hun nessan, hao hur bèmb doh-t-ou é hunan ur garanté tinerroh. Chetu juste er péh e houlenne guet-n-emb ; rac-cé bèèmb en dé-cé sourciussoh de hoarne é honrhemenneu, d'hobèr é volanté ba de hélie é zesirieu.

Anfin, rat-é open renoncieín gùéhavé d'en dispositioneu douce ha tinér-zé, ha distague hur halon doh er bligeadur e gave én-hai ; rac-cé é teliamb disclærieín en ou receuamb, gùir-é, guet humilité, hac en ou hâramb avel donæzoneu a Zoué, hac èl ur merche ag é garanté, eit gounia hur haloneu ; mæs é quement-cé nen dé quet er gonsolation e glasquamb, mæs er honsolour ; nen dé quet an doustér a zesiramb, mæs sperèd douce en Eutru Doué ; nen dé quet en dinérdæt sansible e chérissamb, mæs en hani e hroa ol joéieu en nean hac en doar ; én ur guir, ne glasquamb nameit Doué é hunan hac é garanté santel, preste-caër ma omb de sacrefiain tout aveit er garanté-zé, hac é teliehamb-ni tremeine ol hur buhé hemb jamæs goustein consolation erbet ; rac ma vehé querclous guet-n-emb larèt ar er halvar, juste avel ar en Tabor : *O men Doué! na caërret-é d'eign bout guet-n-oh, ne verne mèn é oh, pé ar er groéz, pé én hou cloër.*

5.° Anfin m'hou ç'avertisse, mar arrihuehé guet-n-oh liès sentein er honsolationeu, er santimanteu tinér-zé, scùille dareu a joé én abondance, pé un dra-benac aral extraordinær, disclæriet tout fidélement d'hou covézour, eit me tisquehet penaus hum chervige a nehai ha bout réglet én-hai ; rac scrihuet-é : hac é caveheoh-hui mél, ne zaibret nemeit quement èl e faut.

## CHAPISTRE XIV.

*Er séhour hac er yeinnion spirituel.*

PHILOTHÈ, en emzér e gonsolation, emzér quer coër he quen agréable, ne badou quet attàu : hui e hum gavou gùéhavé quen dihouste ha quer yein doh en devotion, ma havalou hou ç'inean doh un doar ebandonnet ha spealhet, é péhani ne huélehet quet mui na hènt na minoten eit monnet de Zoué, hao é péhani ne ridou quet mui en deur salvus ag er græce eit hé arrousein én amzér a spealh hao e séhour, péré hé losquoupoah hec hé disalbadou pèn-d'er-bèn. Allas! un inean ér stad-cé, na truhéusset-è-hi! drès peb-tra e p'en dé cri bras hé droug! Rao, haval doh er Roué santel David, en dareu e hroa nezé hé bihuance noz ha dé durant ma lare dehi hé anemis, èl eit hé insultein hac hé zurel én desespoér : misérablès, mèn é ma ha Toué? péh hènt e guemérei-té eit er havouet? mèn é hei-té de glasque er joé ag é hræce santel?

Petra e rehet-hui nezé, Philothé ? Clasquet er vamen ag en droug, rec ni e zougue liès mad én-amb er hourien ag er séhour hac ag er yeinnion-zé.

1.° Ur vem eviset mad e bèlla er sucre doh hé hroaidur, e pe huéle é ma teìchet d'er prinhuèd ; ha Doué e lamme ehué guet-n-emb er honsoletionau ag é hræce, a pe huéle é commance er prean présomptuus ag er bligeadur væn hum formein én hur halon. *O men Doué*, e leré er profæt Devid, *un avantage-é*

*eit on ma hoès humiliet m'inean; rac quênt ma ho hé humiliet, m'em boé hou ç'offancet.*

2.° Doué e lanime boah guet-n-emb en douste hac er chalme ag é garanté, a pe huéle nen d'om quet sourcius d'hobér preste un usage vad a neha hac èl-cé hul lizidantæt e zou punisset havel do hani en Israélitèd paresseus, péré, manque a chairrain er manne e vitin mad, er havé tout ta ur huéh ma oé sàuet en heaul.

3.° Er Prièd sacret ag er Hantiqueu ne brézsqnet hum gênein eit seuel de zigueor en or d'be frièd; ha dré-zé hi e gollas en doustér ag é bresance Chetu er péh e arrihue ehué guet-n-emb : lorbet ma omb guet peb sorta satisfactioneu bourrable ha tinér, péré e dremeine én ur momand, ne vennamb quet hum zizobér doh-t-hai eit monnet é léh m'hur galbue hun exelciceu spirituel. Jésus-Chrouist e sco dré é inspirationeu ar en or a hur halon, hac hur bouvie d'hé diguaor dehou; mæs hul lizidantæt e zou caus dehou de hum denne, hac ean hul lausque da gousquet. Mæs arlerh, a pe za d'emb er hlasque, ni hun nès poén vras doh er bavouet, hac er boén-zé e zou ur bunition juste ag en disprisance a hroamb ag é garanté, eit bélie en doustér trompus ag er bed. Ah! queah inean! té hès groeit pourvæsion a vléd ag en Egypta; rac-cé ne vès quet én gorto én ha pou er manne ag en nean. Er gùirén ne vourrant quet él léhieu ma bès ur vlaz faus ha trompus; ha doustér er Sperèd-Santel na fahé quet logein én ur galon guet er pligeadurieu trompus ag er bed.

4.° Er fausoni hac er finesseu e impléér é covézion, hac en disclærationeu diguiset a hroér d'ur bovézour, e daula ebué ér séhour hac ér yeinnion spiritual; rac en hani e glasque trompein er Sperèd-Santel, ne vérita quet bout lodèc én é gonsolationeu. Ne falle quet d'oh monnet én arbèn da Zoué bou tad guet simplicité ha sincérité ur hroaidur: hama, n'bou pou quet ehué en doustér e ra en tad-cé d'é vugalé.

5.° Hou calon e zou carguet ha goalhet guet er pligeadurieu ag er bed ; ne veah quet enta souéhet mar d'oh quen dihouste doh er pligeadurieu spirituel. Er hlommèd, èl ma larér ordinæremant, e gave huerhne er hiris, e p'en dé carguet mad hou jabod. *Doué*, emé er Huérhiès santel, *en dès reit é vadeu en abondance d'er ré en doé nan, hac ean en dès lausquet er ré pihuiq de verhuel manque a vouid*. Rao er ré e jouisse ag er pligeadurieu ag er bed, ne fehènt quet cavouet er pligeadurieu spiritual.

6.° Ha hui e hoès conservet erhat er fréh a hou quetan consolationeu ? Hama, mar e hoès ind goarnet mad, hui hou pou hoah réral : *rac, reit e vou d'en hani en dès déja un draïcg benac ; mæs a fæd en hani en dès collet er péh e oé bet reit dehou, lamet-vou hoah guet-ou er péh nen dès quet* ; de larèt-é, ne vou quet reit dehon er græceu e oé preparet eit ou. Gùir-é, er glàu e ra nerh he buhé d'er planteu péré e zou hoah glas un tamicg benac, mæs ean e zistruge hac e vreine pèn-d'er-bèn er ré séh.

Chetu enta ul lod vad ag er ræsonieu e hroa d'emb colle er honsolationeu é cherviga Doué, ha couéh ér séhour hac ér yeinnion spirituel : ni e zelie hum examinein erhat ar er sieu-zé ; mæs é quement-cé dihoallamb doh en néhance ha doh er guriosité. Arlerh un inclasque ræsonable, mar dizolamb én hur halon ur vamen benac ag en droug, trugairéquamb en Eutru Doué ; rac hantér güelleit-é en droug, ur hnéh ma hanàuér é hourien. E contrel, ma na gavamb quet é omb caus a fæçon erbet d'hur yeinnion, n'hum abusamb quet d'examinein davantege ; mæs héliet guet simplicité en avisen e yan de rein d'oh.

1.° Hum humiliet izellan ma ellehet dirac Doué, é hanàuein én é bresance nen d'oh nitra quin nameit ur yoh misér, ha laret dehou : allas ! petra on-mé, a p'en d'on me hunan ? Nitra, men Doué, nameit un doar disséhet ha carnet, péhani en dès dobér bras e hlàu, he péhani e neige guet en ehuél,

2.° Pedet en Eutru Doué de rein d'oh en dousté ag é bræce : *ó men Doué! rantet d'eign er jo salvus a hou eperèd : me zad, mar dé possible, péllet doh-eign er halice-zé : hui, ó me Jésus! péhani e dès calmet en ahuél hac er mor, calmet ehué en ahuélen yein ha epealhus-cé e aisséhe m'inean, ha huéhet én-hi a zoh er hreiсté en ahuél agréable h buhéc e houlenné guet-n-oh hou Priéd sacret, e etreàuean partout er frond huéc ag er plandeu dé licius a hé jardrin.*

3.° Quêrbet de gavouet hou covézour, digueoret debou bou calon, discoeit debou er pléguen a hou ç'inean, hao héliet guet ur simplicité humble er aviseu e rei d'oh. Rao Doué, péhani e gâre infinimant en aboeissance, e ra liès é vennoh d'er honseilleu e receuér a berh en nessan, ha drés peb-tra, a berh er ré en dès carguet de gondui en ineanneu, memb a p'èn dès bihannan espérance é teint de bèn. Chetu er péh e arrihuas guet Naaman, péhani e oé bet gùelleit ag é lêpre doh hum holhein ér riviér a Jourdain, revé m'en doé ordrennet dehou er profæt Élizée, hemb ne huélamb é oé ræson naturel erbet de guement-cé.

4.° Mæs arlerh tout en treu-zé, ne fehoh quet gobér gùel eit gortoz guet patiantæt hao hemb néhance er péh *ma* vou volanté Doué, hum abandonnein pèn-d'er-bèn d'é brovidance, ha bout resignet d'andur quehet ma pligeou guet-ou. E creis er sperne péré hur pique a bep tu, réglamb enta hun desirieu doh é volanté santel, ha laramb dehou: *ó me zad! mar dé possible, péllett d'oh-eign er halice-zé;* mæs laramb ehué quentéh guet ur hourage nerhus : *neoah hou volanté revou groeit, ha non-pas me hani;* hac hum zalhamb nezé tranquillan ma ellehemb. Doué, é huélet é omb countant ag é volanté, ne verne é péh fæçon é tisposa a han-amb, hur honsolou dré é hræceu necesserran. Chetu é péh fæçon en hum gomportas é quevér Abraham; rac a p'er gùélas ér résolution ferma

de sacrefiein é vab èl m'en doé commendet dehou, ean e bum goutantas ag é resignation d'é volanté divin, bac er bonsolas dré ur vision agréable, én ur rein debou é vennoh ha d'é ligné ar é lerh. Rac-cé, é peb-sorte afflictioneu, corporel pé spirituel, é creis bun dibarfectioneu a sperèd, hac én diovér bras ag en devotion sansible, laramb a greis hur halon ha guet un aboeissance parfæt : Doué en doé reit d'eign consolationeu; ean en dès ind lemmet guet-n-eign; é hanbue santel revou beniguêt; ha mar dalhamb ferme én un disposition quen humble, ean e rei d'emb goustein arré é hræceu délicius. Chetu é péh fæçon én hum gomportas vis-a-vis d'en dén santel Job, péhani, én é ol disconfortance, ne laré quin nameit : Doué en doé ind reit d'eign; Doué en dès ind lammet guet-n-eign; é hanhue santel revon beniguêt.

5.° Anfin, Philothé, ne gollamb quet courage én ur stad quer chiffus; mæs é tretant gortoz ma tei arré en amzér a gonsolation, quêrhamb drèt guet hun hènt; ne vanquamb quet de hanni a hun exelciceu a zevotion; é contrel, groamb mui a œvreu mad eit n'hur boé coustume d'hobér. Deustou péh quer séh-é hur halon, offramb-hi d'hur Priéd divin, hac hun offrand e vou quen agréable dehou èl pe vehemb læn ag en doustér brassan, meit ma vehemb attàu ér résolution sincér de gârein Doué. Er gùirén, a p'en dé caër en nehué-han, e laboure mui, e larér, d'hobér mél, ha ne gresquant quet paud é nombre; mæs a p'en dé ruste ha bouillardus er sassun-zé, ind e nære paud davantage, ha ne hroant quet hilleih e faut quement a vél. Chetu, Philothé, er péh e arrihue lies mad guet mab-dén : a p'hum gave un inean én amzér gaër ag er honsolationeu, bi e hum abuse quement guet er bligeadur e sante én abondance ag er joéieu spirituel, m'en dé diffon er péh e hroa a œvreu mad : é contrel, a pe hum huéle forhet ag en dispositioneu douce e gavér én devotion sansible, hi e gresque hé œvreu mad hac e zastume muyoh-mui

a vertuyeu véritable, péré e zou er batientæt, er humilité, en disprisance a han-amb hun hunen, er rrsignation, er renonci d'er garanté propa.

Farie bras e ra enta ul lod vad a dud, mæs é spécial merhèd, péré e grède nen d'omb quet quen agréable de Zoué a p'er chervigeamb hemb gouste hac hemb tinérdæt a galon: rac, er ros e sehlante, gùir-é, bout bràuoh a p'en dint fresque mæs a p'en dint séh, ind ou dès neoab ur frond hac ur vlaz crihuoh; ha ni e gave ehué hun œvreu agréaploh a pe santamb doh ou gubér un dinérdæt gredus a galon, rac m'ou istimamb revé er bligeadur e gavamb én-hai; mæs er ré e hroamb ér stad a séhour spirituel, a fronde neoah huëccoh eit er baraour hac e zou méritaploh dirac Doué. Ya, Philothé, én amzér-zé hur volanté e hum zougue de chervige Doué én drespet d'en dongér ha d'er resistance. Ret é enta credein en hé dès nezé mui a nerh hac a hardéhtæt, eit a p'en dé én doustér ag en devotion sansible. Chervige ur Roué é creis er pligeaduriu hac én amzér a beah, nen dé quet un dra hac e vérite quement-cé bout mêlet; mæs er chervige én amzér a revolte hac a vrézel a zou ur merche véritable a fidélité hac a hardéhtæt. En eurus Angèle a Foligny e lare penaus en oræson e hroamb én drespet d'emb e zou en hani agréaplan de Zoué; de larèt-é, en hani a hroamb, non-pas guet gouste ha dré inclination, mæs én ur feahein en dongér e gavamb doh hé gobér a gaus d'er séhour a hur halon. Me lare er memb tra a zivout en ol œvreu mad: rac sel-mui e gavamb a einembage, pé extérior pé intérior, a p'en dé question a ou gobér, sel méritaploh-ind dirac Doué. Sel bihannoh ma hum glasquamb-ni hun hunan ér pratique ag er vertuyeu, sel-mui é splanne én-hai er burtæt ag er garanté divin. Ur hroaidur nen dès quet a boén é voquein é vam durant ma ra bonbonneu dehou; mæs p'hé boquehé erlerh m'hé dehé reit dehou vistre pé gùinaigre, quement-cé a vehé ur merche assuret en hé hâre parfætement.

## CHAPISTRE XV.

### *Example remerquable eit chervige d'hobér gùel comprenein er péh e zou laret ér chapistre zhuelloh.*

Mæs, eit ma santahet gùel er gonséquance ag en instruction-zé, é han de zevise d'oh er péh e mès leinet én un andret a vuhé sant Bernard, scrihuet dré un dén abil hac aviset mad. Ordinær-é, em'ean, gùélet casi ol er ré e gommance chervige Doué, ha péré ne hanàuant quet hoah dré ou expériance er changemanteu e arrihua gùéh-d'er-huéh ér vuhé spirituel, é colle, én un teul, hanal ha courage, a pe vanque dehai er houste hac en doustér ag en devotion sansible, ha ma tistréshe dirac ou deulegad er sclærdér agréable, péhani ou secouré de ridêc én hènteu e gonduie de Zoué. Chetu er ræson e ra d'emb a guement-cé en dud antandet hac abil é conduie en ineanneu. Mab-dén ne fehé quet chomme pêl hemb clasque ur bligeadur benac, pé guet en treu ag er bed, pé guet en treu ag en nean. Mæs en ineanneu péré e zou hum sàuet drès-t-hai ou hunan, dré en expériance ou dès déja groeit ag er pligeadurieu surnaturel, e renoncie forh æz d'er madeu sansible hac e douche er squéndeu. Rac-cé, a pe za de Zoué lammein guet-hai er joé salvus ag é speréd, èl m'en dint déja forhet ag er honsolationeu ag er bed, ha ne houyant quet hoah petra-é gortoz guet patiantæt ma tei arré en heaul a justice d'ou sclærein, haval guet hai nen dint nac én nean nac ar en doar, hac é chommeint èl-cé én un tihoeldæt continuel. Haval ér stad-cé doh bugalé forhet, ne hroent meit languissal ha huannadal, hac èl-cé, é tant de vout ennéus ha néhançus d'er réral, he hoah gosh dehai ou hunan. Chetu juste er péh e arrihuas én ur veige e hroé sant Bernard guet unan ag é Vanéh, hanhuet Geoffroi Perronne, péhani un nebedicg quênt en doé hum gonsacret de chervige Doué. Er Meneh-cé e hum gevas én un taul hemb

consolation, ha carguet a dihoeldæt spirituel; nezé é tas chonge dehou ag en amièd en doé guéharal ér bed, ag é guærent, ag é zanné, hac er chonge-cé en taulas én un tantation quer ruste, ma hum santa unan ag é amièd, é huélat é gesteu, ag en trouble ag é galon; rac-cé ean a dostas dehou hemb gohér sehlant a nitra, hao e laras dehou guet doustér: hama, Geoffroi, petra e senefie en dra-zé? petra zou cau d'oh bout hinihue quer herlobiet ha quen triste? Nezé ean a rescondas guet ur voéh hirvoudus: ah! mem hrér, em'ean, jamæs joé n'em bou durant mem huhé. Nezé é ami, touchat guet truhé doh-t-ou, ha guet ur grèd herhuidant de soulagein é inean affliget, e yas haan d'avertissein sant Bernard a guement-cé. Quentéh er Sant-men e antréas én un ilis, péhani oé toste, eit pedein Doué eit é gueah venah affliget, péhani, trelatet guet tristé, e hum daulas ar ur mein, hac ér stad-cé er housquèd e zas dehou. Mæs un nehedicg goudé, en Abbad santel e sortias ag en ilis, ha touchant é venah e zihousquas guet ur min quer gracius ha quen tranquil, ma quemérs é ami, souéhet ag ur changemant quer pront, er hardéhtæt de rehraichein dehou, guet doustér, er péh en doé rescondet ur momand quént. Nezé Geoffroi e laras dehou: mar e mès laret d'oh n'em hehé quet bet jamæs a joé durant mem buhé, m'en assure d'oh hermen, jamæs tristé n'em bou durant mem huhé.

Chetu petra-oé het en tantation-zé. Mæs, Philothé, hum arrestamb un tamicg d'hobér ar guement-cé ur réflexion henac e gavan necessér. 1.° Doué a hros ordinæremant tanhouat er pligeadurieu ag en nean d'er ré e gommance er chervige, eit ou dilouyein ag er pligèadurieu ag er hed, ha sonnad ou halon én é garanté: haval doh ur vam péhani e ra mél d'hé hrosidur eit en accource de zinein. 2.° Doué e lamme neoah guet-hai, arlerh ur certæn amzér, el leah hac er mél, eit ou accource doh ur vagadur sonnoh; de larèt-é, eit cribuat ou devotion dré en

aproqua ag en dihousta hec en tantationan. 3.° Seuel e ra gñéhevé bonillardeu bras e dantation é creis er séhour hac er yeinnion spirituel, ha ret-é gout ou difforbz med en eile doh éguilé; car ret-é resistein ferme doh en tantationeu; rec ne ellér quet credein é tent d'emb e beth Doué. Mæs ret-é andur guet patiantæt er séhour spirituel, rac Doué e venne ma chervigeint d'hun exelcein. 4.° Eit hur bout collat en doustér intérior, ne zeliamb quet eit quement-oé colle courage, ne larèt èl er heah Geoffroi: jamæs joé n'emb bou; rac e p'en dé noz, ni e zelie bout én gorto é tei en dé. Ne faut quet larèt ehué, a p'en dé caér en déieu ag er vuhé spirituel: jamæs tristé n'em bou; rec er Sperèd-Santel e ra d'emb en avis-men: *durant ma jouisset ag er madeu e fournisse d'oh en dé eurus é péhani en hum gavet, éhuéhet mad doh en dé maleurus péhani e zei arlerh.* Delieîn e rér enta espérein ferme e pe vér é poén, ha dougein bras a pe vér é prospérité; mæs, ne verne petra e erribue, ret-é perpet hum humiliein. 5.° Mar falle d'oh cavouet ur remæd puissent doh en treu-zé ol, disoleit hou troug d'un ami benec aviset med he spirituel, péhani e ellou hou soulagein.

Anfin, eit achihue en evertissemant-men, péhani e gavan quen necesér, me remerque é ma, én treu-men quer-clous èl ér réral, coutrel en eile d'éguilé intantioneu en Entru Doué ha ré bun anemis. Rec Doué e venne hur honduié dré er poénieu-zé de burifiein net hur halon, d'er chervige hemb clasque pourfit erbet ha de renoncieîn gronce d'emb-ni hun bunan. Mæs er goal-sperèd e assei dré-zé hul lequat de golle courage, hul laquat de zistroein doh er pligeadurieu sansible ag er bed, hec hur rantein annéus d'emb-ni-memb ha d'er réral, eit rein léh de zecriein he de sinourein en devotion santel. Mæs mar béliet perhuéh er honseilleu e mès reit d'oh, hui e zei de vout parfættob-parfæt dré en exelcice ag en afflictioneu intérior, e zivout péré é han hoah de larèt d'oh ur guir pé deu quênt achihna.

Arrihue e rant gùéhavé guet mab-dén disrb en dirangemant ag er horve, fatiquet, morgou quet ha ponnerreit dré er veilleu divusul, dré yunieu, el lahourieu calet pé ur hlinhuèd benn péré e gêna ehué an isprid, a gaus d'ea uni sterd e zou étré-z-ou hac er horve. Hama, ér c constanceu-zé, ret-é impléein muihan ma ell tout en adresse ag en isprid, hac en nerh ag volanté, eit gobér hilleih a acteu a vertu, deustou m'en dé en inean, heval-vahé, morgou quet ha dihuiguet, neoah er péhicg e hroa ér stad-cé a zou forh agréable de Zoué; hac lein e ramb nezé larèt él er Pried sacret ag Hantiqueu : *me gousque, mœs me halon* a veill Ha mar dé gùir en hum gavér dihoustettoh ar èl mé mès déja laret, bout-zou ehué mui a s rit hac a vertu é hobér en œvreu. Er gùella remæd ér stad-cé, e zou de soulagein er horv ha de reparein é nerh dré un daværrance bonest Rac-cé é ordrenné sant Françæs d'é Veněh mod rein erhat ou lahourieu, eit ne vehé quat yeina er gièd nerhus e ou sperèd doh en devotion Sant-cé e oé het ehué tourmantet ur huéh guet melconi quer chiffus, ma tiscoé én drespet deho dré é vodeu, er vrastet ag é dristé : a pe fall dehou devise guet é Veněh, ean a hum gavé fed gênet, hac a p'ou huitté, é oé hoah goal. En abstinance hac er hastimanteu corporel en disco forté, hac en oræson n'er soulagé quet é fæçon erbet. Ean e arbennas guet humilité doh en tam peste ruste-zé durant deu vlai, hac én ur stad que chiffus, ma havalé guet-ou é oé abandonnet gue Doué : anfin hur Salvér e laquas én ur momand én é galon un tranquillité eurus. Arlerh quemen cé, ne véhemh quet souéhet mar d'omb gùéhav aproquet guet Doué, a pa huélamh n'esperg quet é vressan serviterion,



# EN OR
# AG ER VUHÉ DEVOT.

## PUEMVÈD PARTI.

**En aviseu hac en exelciceu necessér eit reneuéein he sonnat en inean én devotion.**

### CHAPISTRE I.

*Requis-é reneuéein peb plai ér résolutioneu mad én hènt ag en devotion.*

De guetan tout, Philothé, comprenet erhat er gonséquance vras ag en exelcice-men. Fregilité meb-dén, hag er goal-inclinationeu eg er hieg, péheni e lourtq en inean, hac hé dougue perpet trema en treu ag en doar, e hroa d'emb encoéhat bean hur résolutioneu mad, ma nen d'omb soignus d'ou refresquein liès, he me ne esqiamb lies hum seuel trema en treu ag en neen. En einèd, eit mirèt e gouéh ar en doar, a fouçie dalh-med ou divesquel a pe neigeant én air ag en emzér, hac e lanca perpet ou horve trema en nean. Cheru perac é reliet reneuéein lies er résolutioneu a hoès queméret de chervige Doué, guet eune ne gouéhehoh e nebedicgueu én hou stad quetan, pé quênrob én ur stad hilleih goah; rac el lammeu e chairramb ér vuhé spirituel hun taula perpet én ur poënd izelloh eit en hani ma oémb a p'hun nès commancet hum seuel d'en devotion. Ne verne péh quen excellant é ellehé bout un horloge, ret é neoah seuel é bouiseu ur huéh-benec én emzér, ha memb en divontein péh ha péh d'er bihennan ur huéh ér blei, eit éannein er péhieu guelchet, eit reparein er ré user, ha nettat er ré crasset pé merglet. He mer yvlér er rodeu hec er ressorden, hui e houér é roulant douçoh, bac a verglant bihannoh. En hani e zou chué gùr sourcius ag é galon, a zelie, eit gobér erhat, seuel hé fouteu

noz ha mitin; ha de guement-cé é telie chervige en exé-cicen a més merchet d'oh. Arleth, ean e zelie spie[...] erhat bé zroyeu ha distroyeu, eit hé derbel perpe[...] reihtet. Ret-é enta ma examinou poënd-oh-poend e par-ticulhét, d'er bihannan ur huéh ér blai, é ol disposition[...] eit reparein er sieu e elleh bout hum risclet én ou mesque, hac ou refresquein pen-d'er-bèn; n'ancochèt quet, d[...] peb-tra, a dustac, mushan ma ellou, d'er govésion [...] d'er gommunion durant en amzér-zé. En exelcice-zé, Phi-lothé, e reparou hou nerh goannait dré hir amzér, ea[...] e laquei én hou ç'inean ur gréd nehue; ean e duémma[...] hou résolutioneu mad, hac e sonnei én-oh en ol vertuye[...]

Hennéh-oé pratique er guetan Crechénion, péré, [...] dé ma hoarne en ilis er gouil a Vadiént hur Salvér, [...] reneuéé, emé sant Gregoer a Nazianze, er brofess[...] hac er promesseu a ou badiènt. Beah enta sourcius, Phi-lothé, ha studius bras de hélie er pratique-zé; choeg[...] un amzér jangeable, reve avis hou tad spirituel, eit gob[...] un tri pé puar de a retræd; ha durant en amzer-te, chonget erhat én affærien a hou couciaace, ha groeit me-ditation ar er poëndeu e yan de verchein d'oh, ret[...] er règle e mès disquet d'oh én eile parti.

---

## CHAPISTRE II.

*Considération ar vadeleah en Eutru Doué, pèhani [...] dès hur galhuet d'er chervige, revé er promesseu [...] zou bet groeit ér hetan parti.*

1.° CONSIDERET, Philothé, article hac article, er pé[...] a hoés grateit: de guetan, hui e hoés renonciet de p[...]-mæs, guet caz hac hotreur, d'en ol péhedeu marvel, [...] eile, hui e hoés consacret hou corve hac hou ç'inean, guet ol ou guellet hac ou nerh, de gârein ha de cher-vige Doué; en deivéd, mar behé arrihuet guer-n-oh couch[...] én ur péhed benac, en hou pebé clasquet pront er moyan[...] de hum denne a nehou. Ol er résolutioneu ze e zou [...]-mésable, juste ha generus. Chonget enta erhat nen dès [...] caerrob, santelloh na ræsonaploh eit er péh e hoés grate[...]

2.° Consideret de bihue en a hoés grateit quement-ce[...] nen dé de Zoué-é? Hama, mar d'omb obliget, hemb d[...] panse erbet, d'accomplissem er péh e hrataml guet avis[...] hac a zevri d'en dud èl omb; péguement e omb-ni obliget[...]

a p'en dé de Zoué-é en hun nès grateit? *Ah, men Doué!* emé David, *d'oh-é en en dès laret me halon; me halon en des quemèret ur résolution vad; jamæs n'hé ancohein.*

3.° Consideret dirac pihua en e hoès grateit chervige Doué: é presance en Ælèd hac er Sænt ag en nean en e hoès-ean groeit. Allas! er Huérhiès santel, sant Jojeb, hou ç'Æl-gardién, sant Loeis hac en ol Sænt ha Santésèd ag en nean, hou consideré guet ur garanté spécial étal treid Jésus-Chrouist, de béhaus é consacreoh hou ealon. Bout-oé nezé ur rejouissance én on mesque én nean; ha bermen ind hum rejouissou arré, mar câtet renanéein hou consécration.

4.° Consideret er moyandeu e zou het fournisset d'oh eit hou secour de guemér er résolution zé. Ah! na doucet, na misericordiusset-oé en Eutru Doué én hou quevér én amzer-zé! Laret-ean sincéremant: er Sperèd-Santel oen doé-ean hou toucher ha chalmet hou ealon? Doué nen doé-ean hou tennet trema-z-ou dré el hameu ag é garanté, eit hou conduie, é creis en tampesteu ag er bed, bet er porh a salvedigueah? O na guet a zousér e hroé-ean d'oh nezé tanhouat én usage ag er Sacremanteu, él lecturieu spirituel, én oræson! Allas! Philothé, cousquet-oèh; mæs Doué, læn a beah hac a garanté, e veillé ar hou ç'inean.

5.° Consideret é péh amzér en hou rennas en Eutru Doué d'er chervige; youanq-flam oèh hoah nezé. Ah! na brassec ur bonheur disquein quen abret er péh ne féhé jamæs houat disquet rai abret! Sant Augustin ne hum gonvertissas mameit d'en oaid a dregond vlai; rac cé é laréean: *O bràuité ancién! perac en e mes-mé hou ç'hanàuet quen dehuéhat? Allas! hui e oé attàu present d'em deulegad, ha mé n'hou sellen quet.* Hui e elleh laret ehué: ô caranté délicius, quen ancién! perac ne mes-mé santet hou toustér pêl-quênt? Allas! Philothé, n'er mériteoh quet en amzerhont. Rac-cé, pe hanauet bermen er vadeleah hac er græce en dès reit d'oh en Eutru Doué doh hou calhuein en hou youanquis, laret dehou guet er profæt David: *O men Doué! hui é hoès reit sclærdér d'em sperèd ha touchet me halon a me youanquis, ha me vrudou de virhuiquin, eit gloér hou misericorde, er faveur e hoès groeit d'eign.* Mar hoéh déja avancet én oaid, a pe hoès bet er bonheur-zé, allas! Philothé, péh græce aveit oh, arlerh hou pout impléet quer fal er hetan amzér a hou puhé, m'en dé pliget guet Doué hou tennein quênt er marhue ag ur stad misérable, a behani ne veóh jamæs sortiet arlerh.

6.° Consideret er fréh a hou vocation : hui e gavou, haval guet-n-eign, chaogemanteu eurus én hou ç'inean, mar earet comparagein er péh ma oh bermen doh er péh ma oeh én amzér-hont. Én effèd, oe gavet-hui é ma un avaotage caer gout eonze doh Doué dré en oræson, bout douguet d'er hârein, en devout calmet furi ul lod vad a hoal inclinationeu péré hou néhaocé, en devout pêllet d'oh hilleih a béhedeu hac a ambarrae a goucianee, hac en devout quel liès, dré er gommunion, joenret hou ç'inean doh er vamen frontal ag er madeu éternel? O na précinsset græceu ! Eit gout erhat perra e tallant, ret-é ou fouisein e presance Doué ; rac é vadeleah-é en dès groeit ol en treu-zé. *Dourac ea Eutru Doué infinimant mad*, e laré David, *en dès groeit er burhud-cé ; é zourac déheu en dès me sàuet : ah ! ne varhuein quet, me vihoou, me vrudoa a vég hac a galon, ha dré me ol œvreu, er marveilleu ag é vadeleah.*

Arlerh er honsiderationeu-zé, péré e zau læn a lusquet santel, ret-é achihue dré un acte a drugairé ha dré æ heden gredus, eit goulen guet Doué er græce de hourfinein a nehai pèn-d'er-bèn. Hum denner nezé guer humilité ha confiance, ha gorteir beta goudé eo eile poend a hou exelcice de guemér er résolutioneu erihue e hoée de guemer.

## CHAPISTRE III.

*Examén en inean ar hé avancemant ér vuhé devot.*

En eile poènd ag en exelcice-men e zou un tamicg hir : me gonseille doh er gobér parti ha parti, revé ma diazéet amen. Nen dé quet requis ma vehet ar hou teulin, nameit de gommance, eit hum laquat é presaoce Doué, hac én achémaot, eit quemér hou résolutioneu. A fæd er partieu aral, hui e elle forh vad ou examinein pé en ur bromeine, pé, hoah gùel, én hou culé, mar gueller hum viret un nebedicg doh er housquéd ; mæs eit quemeot-cé, ret-é en devout-ind leinet mad é raug. A fæd en eile poènd, ne faut quet oeoah laquat mui eit tri de ha dihue noz d'er gobér ; rac-cé, ret-é quemér peb dé ha peb noz un æriad benac eit quemant-cé, de larer-é, un tamicg amzér revé hou commodité. Rac mar sepæér tai-bêl en eile doh éguilé er momandeu e gonsacrer d'hobér en exelcice-zé, ean e golle tout é nerh ; hac er pourfit e dennér a nehou e vé forh disér. Arlerh peb parti a hou examén, hui e remerquou erhat hou defauteu,

pé eit hum zecusein a nehai é covézinn ha goulen conseil, pé eir formein hou résolution ha fortifiein hou spered. Deustou nen dé quet requis ma pèllehet absolumant en déieu-zé doh er hompagnoneaheu ordinær, hum dennet neoah de noz un tamicg quênt hou coustume, eit ma ellehet monnet abretroh de gousquet, rac er horve hac en ispride en dès dobér a ou repos antiér eit hum zisposein d'hobér en exelcice-zé. Durant en dé, hum adresset lies doh en Eutru Doué, doh er Huérhiès Vari, doh en Æled hac ar Sænt; mæs groeit quement cé guet ur galon læn a garantié doh Doué, ha guet un desir sincér d'avance é parfection.

Quênt commance enta en examén-zé:

1.° Hum laqueit é presance Doué.

2.° Goulennet sclærdér er Sperèd-Santel, èl sant Augustin, péhani e grié trema Doué, én isprid a humilité: *O men Doué! groeit m'hou ç'handuein hut, ha m'hum hanàuein-mé.* Laret guet sant Françæs: *Pihue oh-hut, ô men Doué! ha pihue on-mé?* Disclæriet nen dé quet eit hum rejouissein én oh hou ç'hunan é elasquet remerquein hou ç'avancemant ér vuhé devot; mæs eit hum rejouissein é Doué, eit er glorifiein hac en trugairéquat. Grateit ehué da Zoué é sihoallehet a golln courage, mar eavet, el ma oh én gorto, ne hoès quet paud avancet, pé en e hoès memb reculet; ha promettet dehou é vehet éhuehettoh d'hobér gùel én amzér de zonnet, én ur reparein hou tefauteu guet er secour a hræce Doué.

Arlerh quement-cé, examinet tranquil mad penaus en a hoès hum gomportet é quevér Doué, é quevér hou nessan hac én hou quevér hui hou ç'hunan.

---

## CHAPISTRE IV.

### *Examén en inean ar hé stad é quevér en Eutru Doué.*

1.° Petra e lare d'oh hou ç'inean a zivout er péhèd marvel? Ha hui e zou ér résolution ferme ne gommetteher jamæs hanni, cousteèt-e-goustou? Ha hui e hoès dalhet mad d'er résolution-zé heta bermen? Ar nehi é ma diazéet er fondæson ag er vuhé devot.

2.° Petra e lare d'oh hou calon a zivout gourhemenneu Doné? Ha hui ou have mad, douee hac agréable? Ah! Philothé, ur galon yeah e zifforhe bean er bouid mad doh ar bouid fal.

3.° Petra a lara d'oh hou calon a zivout er péhedeu vénial? Gúir-é, heah quen éhuéhet èl ma carehat, hui a gommetiou attàu unan-benac; mæs ne veheoh hui staguet doh unan benac é spécial; na hoès-hui ahoel inclination de unan-benac.

4.° Petra e lara d'oh hou calon a zivout en exelciceu spirituel? Ha hui ou hâre? Ha hui ou istima? Ne ziapligeant-ind d'oh martezé? Nen d'oh-hui digas doh-t-hai? Péré e gâret-hui mui pá bihannoh? Cleuet couzeu en Eutru Doué, ou leina, ou méditein, ou devisa d'er réral, hum chervige a nehai eit hum saual de Zoué, monnat de govessat, goulen aviseu spirituel, hum breparein d'er gommunion, modérain en inclinationeu, ha treu aral open, hama, patra e gavet hui é mesque en axelciceu-zé hac e hroa dooger d'hou calon? Mar cavet én ou masque un dra henac ha nan dé quet forh d'hou cousta, examinet erhat petra a zou caus d'en dihouste-zé.

5.° Petra e lare d'oh hou calon a aivout en Eutru Doué memb? Ha hui a vourre é chongeal é Doué? Er chongecé ha hi a zou douce d'hou calon? *Ah!* a laré David, *dou-zou chonge d'eign a Zoué, ha me mæs bet pligeadur*. Ha hui a santa én hou calon ur certæn æzemant hac ur houate particuliér é càrain Doue? Ha hui e vourre é chongeal en e vrastet hemb fin, én é vadeleah, én é zoustér? A pe hum bresanta d'hou calon ar chonge a Zoué, ha hui e lausque a costé en occupationeu hac er vanitéeu ag er bed, en hum arresta dehou? Hou çinaan ha hi e zou joáiua a guement-cé? Ha hi e gúitta tout ait distroein d'en tu-aé, ha monner, haval-vehé, én arbèn da Zoué? A dra-sur, bout zou ineanneu ag er haractér-zé. Nen dé gúir, a pe húele ur voès hé friéd é arrihua ér guér arlerh ur veige hir, pé ma crède cleuèt é voéh én un tu benac, quentéh hi a abandonna tout hé affærieu pressettan ait monnet d'er havouet; nitra ne ella mui arreste hé halon, ha hi e lausqua tout en treu atal eit chongeal én-ou é hunan. Chetu figur en ineannau péré a gâre en Eutru Doué. Ne verza péh quer sorbet é ellehent bout a hènd-aral, quentéh ma hum bresanta d'ou sperèd ar chonga a Zoué, ind e golle casi tout en attantion d'en trau aral, dré ar bligeadur a gavant ér chonge précius-cé; ha quemant-cé e zou ur marche axcellant.

6.° Petra e lare d'oh hou calon a zivont Jésus-Chrouist, guir Doué ha guir dén? Ha hui a vourre é vont guet ou?

Er gùirén e hum blige étal ou mél, hac er gùispèd é mesque er breinaté hac el lousteri. El-cé en ioeanneu devot e hum blige ehué é vour guet Jésus-Chrouist, doh pébani en ou dès ur garaoté rinér; mæs eo ineanneu diréglet e hum blige é mesque er veoitéeu ag er bed.

7.° Petre e lare d'oh hou calon a zivout er Huérhiès sentel, er Sænt, hac hou ç'Æl-gardién? Ha hui ou hâre èl ma faut? ha bui e hoès ur gonfiance spécial én ou frorection? ha hui e vourre güélet ou limageu, leine pé cleuer ou buhéieu, ou mêlein?

8.° A fæd hou teod, pêh implé e broet-hui e ochi? Penaus é conzer-hui a Zoué? Ha hui e vourre é conze e nehou revé hou stad hec hou ç'habiltæt? Ha hui e hum blige e caenein er hantiqueu spirituel ag é garamé?

9.° A fæd hou ç'œvreu, exeminet ha hui e zou gredus de glasqua gloër extérior en Eutru Doué; ha hui e hum blige é hobér uo dre-heoac én é inour? Rac er ré e gâre en Eutru Doué, e gâre chue er vrâuité eg é dy, de laretté, ag en ilisieu. Ha bui e elle larét en e hoès renoncier, e balamor de Zoué, d'un inclinetion, pé d'uo dra benec e gâraoh? Rac ur merche sur a garanté-é hum aizobér ag er pêh e gârér a balamor d'en hani e gârér. Beta hermen, de betra en e hoès-hui renoncier a balamor de Zoué?

---

## CHAPISTRE V.

### *Examén en inean ar hé stad vis-a-vis dehi hé hunan.*

1.° Penaus em hom gâret-hui hoe ç'hunan? Ne hum gârer-hui eit er hed? Mar hum gârer eir er hed, hui e zesirou ehomme attâu ér bad, ha hui e laqnou poén vras d'hum établissein sôn er eo doar. Mæs mar dé eit en neen en hum gâret, hui e zesirou quitter eo doar, pé ahoel n'hou pou quet poén doh er huitrat, e pe bligeou guet Doué hou calhuein.

2.° Ha hui e règle erhat er garanté e hoès doh-oh hou ç'hunen? Rac nen dès eameit er garanté disordre doh-emb hun huoan, péhani e revine toui. Mæs er garanté réglet e houlenne ma cârehemh mui en inean eit er horve; ma vehemh soureiussoh a zastume vertuyeu eit e zastume medeu; ha ma isrimehemb er gloër éternel hilleih mui eit en inourieu fregil eg er bed. Ur galon réglet mad e lare liessoh én-hi hé huoan: petra e lerou en Ælèd, mar

chongean én dra-men hac én dra? eit ne lare : petra chongeou en dud?

3.° Penaus é càret hui hon calon prope? Ne hum néhan eet-hui a p'en d'oh obliget d'hé chervige én hé hlinhuédeu Allas! obliget-oh d'he soignein a pe vé tourmantet dr hé inclinationeu ; ret-é neze lausquein a costé en ol souccieu aral, ha questal memb eit-hi alezoneu guet er réral.

4.° Petra en hum istimet-hui ditec Doué? Allas! nitra. Mæs ne aeliet quet attàu credein é oh humploh, rac ma hum juget disterroh eit ur guélionen comparaget doh ur manné, pá an dapen deur comparaget doh er mor, pe ur fulan dan comparaget doh en heaul, car nen dé quet é quement cé e consiste en humilite; mæs quênt oh é tenein er réral güel eit omb, hac é rein perpet er brefferance dehai : hac ean-zou el-ce é hroet?

5.° A fæd hou tead, peh implé e hroet hui a nehi? Ne hum vantet-hui én ur fæçon benac? Ne hum vêlet-hui, et ur gonze a han oh hou ç'hunan?

6.° A fæd hou ç'œvreu, n'hum abuset-hui guet pligeadurieu contrel d'hou yehaid? Me gonze ag er pligeadurieu væn hac inutil, é péré é tremeinér guéhavé un tarh bras ag en noz.

## CHAPISTRE VI.

### *Examén en inean ar hé stad é quevér en nessan.*

RET mad é càrein ur priéd én ur fæçon douce, tranquil, ferme ha continuel, rac Doué er hommande : chetu penaus é ma ret chué càrein er vugalé, er hætent tostan hac en amiéd, peb unan revé é rang.

Mæs amen me gonze é general : petra e lare d'oh hou calon a zivout hou nessan? ha huí er hâre é gùirioné hac a balamor de Zoué? Eit ne hum drompehet quet ér poénd-ce, examiner petra e chonget a zivout certæn tud dirplijus, annéus ha lous, betá gobér dongér ; rac azé en hum gave juste caranté Doué doh en nessan. Ha hui e vou hoah assuretoh, mar dé güit é trettet mad er ré ea dès hou ç'offancet dré ou actioneu pé dré ou honzeu. Ne hoès hui ar hou calon un dra-benac inemb dehai; ne santet-huí un dongér vras doh ou hâtein? Hum examinet erhat.

Nen d'oh-huí libre ha prant de hoal gonze ag hou nessan, hac é spécial ag er ré n'ou dès quet joé doh-oh?

Na hroet-hui gueu doh unan-benac, nac a dosse nac a bel ? Mar d'oh un tamicg tæsonnable, n'bou pou quet poen doh hum hanauein reih èt poend-cé.

## CHAPISTRE VII.

*Examén en inean ar hé inclinationeu.*

M'HUM arrete un tamicg pèl ar en examén-men, pehanï é gonsiste è hanauein hemb quin hun avancemant er vuhe spirituel : rac en examén ag er péhedeu, tevé ma telle bout groeit a pe yér de govessat, è selle er ré péré ne chongeant quet avance e devotion. Rec neoah hum examinein ar bep-unan ag en articleu-zé guet ur studi douce, é considerein é pêh stad en hum gave er galon, hac er fauteu considérable e ellér en devout commettet.

Mes, eit ma vou betroh en exelcice, hum arrestamb d'en examén a hun inclinationeu hemb quin, ha considéramb petra omb ber, ha penaus en hun nès hum gomporret én atticleu-men, de larêt é :

Petra é bet hur hatanté doh Doué, doh en nessan ha doh-emb-ai hun hunan ?

Péh caz hun nès-ni bet doh hur péhedeu ha doh péhedeu er téral ? Rac ni e zelle desirein ma hum gottigeint, quer-clous el omb.

Petra é bet hun desiriea a zivout en danné, er plgeadurieu hac en inoutieu ?

Péh dougeance hun nès-ni bet ar en dangérieu a béhein, pé a golle er madeu ag er vuhe-men? Ne zougér quet assés er beian, ha dougein a tér tai en eile.

N'hun nès-ni laqueit rai hun espérance èt bed hac én treu crouéet, he bihan é Doue hac er madeu éternel? A p'en d'omb bet trist, n'hun nès-ni hum lausquer doh rai d'er chagrin, hac eit bagatelleu?

A p'en d'omb bet joéius, n'hun nès-oi hum abandonnet rai d'er blìgeadur, marcé eit treu hac inutil?

Anfin examinamb mèn é tougue en taul a hur halon, péré-é en inclinationeu hé ambarrasse hac hé zourmante, hac é spécial, è petra é ma bet hum ziréglet. Rac inclinationeu en inean e zisco petra é hé stad. Car èl ma ta d'en hanî a son guet ul luth, pincein guèh-r'er-huéh er herdad ag é instrumant eit ou accordein, én ar stennain lod, hac é tistennein lod aral, èl-cé ehué, arlcth

m'hur hou apiet hun inclinationeu, mar cavamb ne jau geanr quer guet en desir hun nes de hlorifiein Doué, e ellou ou ajustein dré hræce Doué ha secour hur hovézour.

## CHAPISTRE VIII.

### *Lusquemanteu en inean arlerh hé examén.*

Arlerh m'hou pou hanàuet é péh poénd é oh arrihet ag er vuhe spirituel, douguet hou ç'mean trema Doué èt ei lusquemanteu-men :

Mar cavat en e hoès avancet un tamieg benac, ne verne péh quen distér-von, ne vanquet quet a drugairéquat en Eutru Doué : hac hanàuet nen d'oh deliable a guement-cé nameit d'é visericorde.

Hum humiliet guèllan ma ellehet én é bresance, ha disclærier é ma a hou fante-é, ma nen d'oh quet avancetoh : rac ma hanàuet nen d'oh quet bet fidel, courajus na ferme erhoalh de rescond d'an inspirationeu, d'er sclærdér ha græceu nerhus e hoès receuet, pé én ormson pé én exerciceu aral.

Promettet de Zoué en er mêlehet de jamæs ag er græceu dre béré en en dès groait én oh en tamieg changemant-ce. Goulenner guet-ou pardon a vout bet quen infidel : offret dehou hou calon ; pedet-ean de guemér poriiton a nehi, ha da rein d'oh er græce de vout fidelloh én amzér de zonnet

Pedet ehué er Huérhies santel, hou ç'Æl gardién, er Sænt, é spécial hou Patrom, sant Jojeb hac er réral.

## CHAPISTRE IX.

### *Considérationeu jaugeable eit reneuéein er proposea mad.*

Arlerh m'hou pou disclærier hou tefanteu d'hou tad spirituel, ha m'hou pou hum aviset guet ou ar er moyandeu e zeliet impléein eit remædein doh-t-hai, hui a guemérou bamdé unan ag er honsiderationeu e zou amen arlerh, eit gobér a nehi er pèn a hou ç'orason, revé er regl ag er mediationeu merchet er hetao parti : rac cé hui a hum laquei de guétan tout é presance Doué ; arlerh hui er pedou da rein d'oh er græce d'hou sonnat en e garanté hac en é chervige, ha hui a héliou en ol poendeu ag ur médiation reglet.

## CHAPISTRE X.

### *Quetan considération, ar en excellance a hou ç'inean.*

Considéret noblance hac excellance hou ç'inean, dré en hanànediguéah hé dès ag en treu cronéet, ag en Ǣlèd, a Zoué, hur Mæstre souveræn hac infinimant mad, ag en eternité, hac é general, ag er péh e zou necessér eit bihuein mad ér bed-men, eit bout lodée é bonheur en Ǣlèd ér baraouis, ha jouissein a Zoué durant un éternité.

Bout-zou open én hou ç'inean ur volanté capable de gârein Doue. Comprenet erhat en noblance a hou calon, péhani ne fehé quet bout contantet èl ma faut dre ol en treu cronéet, ha péhani ne fehé cavonet jamæs repos nameit é Doué hemb quin. Taulet un tamieg hou teulegad ar en deværrancen amiaplan ha bourrussan, péré en dès sorbet hou calon pour én amzer tremeinet, ha hui e hueloù reih é oent carguet a néhancę, a chagrin, a anné hac a huerhoni, ha ne gaveoh en-hai meit misér.

Allas! hum inean e hum zongue guet ḟærre bras trema en treu crouéet, dré er greden hé dès é cavon en-hai léh de gontantein hé desirien. Mæs quentéh m'hé dès ou zanhoueit, hi e hanàue é ma hum drompet a vras. Haval doh er glomma sortiet a arche Noe, Doué ne venne quet ma cavou repos e léh erbet, eit ma ratournou de Zoné, doh péhani en hi dès pélleit. Ah! na hrasset-é en excellance a hur halon! Perac enta en he dalhehemb-ni, én drespet dehi, ér sclavage ag un treu crouéet? O m'inean! e zeliat-hui Jarèt, te elle hanaueïn ha cârein parfætemant en Eutru Doue: perac enta en hum abuses-te guet er peh e zou infinimant izelloh eit Doué? Te elle espérein ur bonheur éternel: perac enta en hum arrestès-té guet tren péré e basse én ur momand? Henneh-oé unan a chiffeu glaharus er Mab prodigue, péhani e hum huelé contraignet de zaibrein restagen el lonnèd villan; rac nen doé quet vennet bihuein en ol coutantemanten e gavé doh taul é dad. O m'inean! crouéet-ous eit possedein ha Toné: malheur d'id, mar hum goutantès ag un dra-benac bihannoh eit nen de Doue!

Reit lusque d'hon ç'inean, péhani e zou eternel, de goûtàmplein ha de glasque en éternité, rac m'en de digue a guenegt-cé.

## CHAPISTRE XI.

### *En eile considération, ar en excellance ag er vertuyeu.*

Considéret nen dès nameit er vertuyeu diazéet ar en devotion, e elle coutantein hon calon ér bed-men. Beah sonchet e huelet péh quer caer-ind, ha comparaget-ind doh er viceu contrel dehai.

Na doucet-é bout patiant hac humble, étal bout vangeancius, colerus, chagriuus, roc hac ambitius! Nac amiaplet-é bout frontal, charitable, reglet mad a fæd en ivage, étal bout avaricius, ivius ha divordet! Er vertuyen en dès ed dra-zé a admirable, ma schillant ur gousolation infinimant douce é inean en hani ou fratique. Er vinceu, é contrel, e ziscarre hac e zisconforte blaouahus. Perac enta ne laquehemb-ni poén de veritein bout lodéc é joe en dud vertuus? Pihue-benac uen dès hanteit ur vince, ne hum gave quet coutant; hac en hani en des hulleih, e zou hoah digoutantoh. Mæs en hani e zou un draïc benac vertuus, e hum gave déja joeius bras, hac e goutantemant e gresque a vusul ma cresqua é vertu. O buhé devot! na caerret, na doucet, nac agréaplet ous-té! Te zouça en afflictionen hac e volère er bonsolationeu. Hemb ous er mad, en droug hac er plijeadurieu e zou cargnet a uéhauce, a sorbe hac a hizidantæt. Ah! pihue benac ha c'hanauche èl ma faut, e ellehe larèt guet er Samaritaine. *Men Doué, reit d'eign en deur-zé. Domine, da mihi hanc aquam.* Ag er guirieu-zé eu hum chervige liès mail santès Therèse ha santès Cathelin a Génes, eu hum seuel de Zoué, deuston ne oc quet attàn dre er memb santimanteu.

## CHAPISTRE XII.

### *Tairvèd considération, ar exampleu er Sænt.*

CONSIDERET examplen er Sænt a bep oaid, a bep stad hac a bep condition. De betra n'ou dès ind renoncet eit càrein parfætemant en Eutru Doué? Consideret péh quer ferme é bet er Vartirèd en ou résolutionen: péh tourmanteu n'ou dès ind anduret, quêntoh eit renoncein dehai é façon erbet! Sellet un nombre bras a Santésèd hac a ineanneu devot, ghennoh eit er flourdelis dre ou furtæt, ha ruhob eit er ros dré ou haranté: lod a nehai d'en oaid a zenzèc vlai, lod d'en oaid a drizèc, lod aral d'en oaid a buemzèc, rèral d'en oaid a uéguênd hac a bemb plai ar-n-uéguênd, en dès anduret estroh eit ur huêh er martir, quêntoh eit changein ou ferme résolutioneu. Péguement ou dès ind bet d'andur non-pas a gaus d'er fé hemb quin, mæs memb a gaus d'en devotion, pé rac ma oent curius a ou guerhtæt, pé rac ma assisteut er beurerion affliget, pe rac ma consoleut er re e laquèt d'er marhue, pé rac ma interrent corveu er ré varhue. Na fermet-ind bet én ou résolutionen er circonstanceu-ze, deuston d'er fragilité ha d'en diuerdæt e ou stad!

Consideret ur foule quer bras a sænt Covézerion: guet péh courage en ou dès ind dispriset er bed! na sonnet-ind bet én ou froposeu santel! Neu dès bet nitra capable d'ou distroein na de yeinein ou hourage berhuidant. Na caèrret-e er péh e lare sant Augustin a zivout é vam santel! Guet péh hardelitæt devot en hè dès hi dalhet ferme d'en dessein hé doé quemèret de chervige Doue èr stad a brèdèreah hac a intanhuedigueah! Na consolaplet-é er

peh e lare sant Jérôme a zivout santès Paule, é verh spirituel! Guet a groézien hac a accidanten fâchus he dès hi bet de zougue ha d'andur! Petra ne zeliamb-ni gober é huélet dirac hun deulegad exampleu queu excellant? Er Sænt e oa er péh ma omb; ind e hroe tout é inour er memb Doué e aduramb; hac ind e hum impleé eit arrihue er memb vertuyeu. Perac enta ne hroehemb-ni chue er memb tra én hur stad ha revé hur vocation, eit derhel ferm d'er promesseu hun nès groeit de Zoue?

---

## CHAPISTRE XIII.

### *Pedairvèd considération, ar garanté Jésus-Chrouist.*

CONSIDERET guet peh caranté en en dès Jésus-Chrouist quement andoret er bed-men, e special er Jardrin a Olivèd hac ar er halvær. E garanté e sellé doh-oh nezé hac e vérité d'oh dré guement a boenieu hac a labourieu, a herh Doué en Tad, er græce de guemér er resolutioneu mad, ha de formein er promesseu e hoès groeit; hac open er secourieu necessér eit ou mâguein, ou hribuat hac ou accomplissein. O resolotionen santel, na précusset oh-hui, a p'en de gùir é oh er fréh a basion me Salvér! O péguement é telian-me hou cherissein, a pe hoès constet quer quir d'em Jésus! Allas! men Doue, marhuet-oh eit meritein d'eign er græce d'ou hemer; rait d'eign chue er græce de verhuel quêntoh eit ou aucochat.

Chonget erhat, Philothé: calon hou Jésus carantéus, stagnet doh er groéz, a gonsidéré hou ç'hani guet ar garanté douçan; ha dré er garanté-zé, ean a verité d'oh en ol maden a hoès receuet, hac e receuhet de jamas: ya, Philothé, ni e elle larèt él Jérémi: *O men Doue! pél-quênt ma oen gannet, hui em selle, hac em galhué dre me hanhue.* Naren, ne febemb quet doutein; Jesus-Chrouist, pehani, é verhuel ar er groéz, en dès meritet d'emb ur vuhé nehue, hun dongué tout én e galon, èl ma tongue ur vam hé hroadur étré hé digosté. Inou en en dès e vadeleah divin preparet d'eub en ol moyandeu general ha particuliér a salvedigueah, hac en ol græcen ha secourieu e béré en en dès hum cherviget beta bermen eit conduie hun inaanneu d'er barfection: haval en ur hever doh ur vam é quevér he hroadur, de béhani a prepare e rang tout er peh e zou necesser eit conservain e vuhé arlerh ma vou gannet.

Ah, men Doué! peguament é teliehemb-ni dinzéein sòn en tren-ze én hur mimoér! Ha possible vehé en dehé ma Salvér carantéus me hâret quement, ha chonget en-an é particuliér, ha betac en disterran occasioneu, péré en dès cherviget dehou a houdé eit ma zenneiu trema-z-ou? Péguement e teliamb-ni enta cârein, chérisseiu, hac impléein arhat favourieu quer spécial! Na doneet-é chongeal ha larét: calon tinér men divin Jésus n chongé ém inean, he hârd hac e bourvæe dehi mil moyand e

salvedigueah, èl pe nen dehé quet chonget é hanni quin natneit én-an; haval doh en heaul, péhani, é splannein én er hornieg ag en doar, er sclærra quement èl pe ne daulché quet é splandér e léh erbet a head-aral. *Ean en dès me háret*, emé sant Paul, *hac en dès hum reit a balamor d'eign.* Justa èl pe larehe a balamor d'eign me hunan, hac èl pe nen dehé quet groeit nitra eit er resta ag en dud. Chetu, Philothé, er péh e zelia bout scrihuet dòn én hou c'ÿmean, eit ma chérissehet ha ma vâguehet hou résolution, péhani e zou bet quer precius de galon hur Salver.

## CHAPISTRE XIV.

### *Puemvèd considération, ar garanté éternel en Eutru Doué.*

CONSIDERET er garanté éternel en dès bet en Eutru Doue doh-oh. Quéot incarnation ha marhue Jésus-Chrouist, e Vajesté divin hou eâre infinimant, hac hou tifforlié eit er hârein. Mæs pegource-é en en dès ean commancet d'hou cârein? E garante doh-oh en dès commancet a pe gommanças de vout Doue. Mæs pegource eu en dès ean commancet de vout Doué? Jamæs rac biscoah nen dès bet a gommancemant, ha nen devnu jamæs a fin; hac e garanté doh-oh, pehani n'hé dès bet jamæs a gommancemant, en dès preparet d'oh a ol éternité er græcen hac er faveurieu e hoès recoet. Ean el lare eit omb tout, dre er profæt Jérémi: *Me mes hou caret dré ur garante perpetuel ha guet truhé doh-oh, me mès hou tennet trema-on.* Ean e gonze azé doh-oh, quer-clous èl doh en ol dud d'é garanté é ol enta deliable ag er résolutioneu mad a hoès queméret.

O men Doue! caërret resolutioneu-é er ré-zé péré, a ol éternité, a zou bet present d'hou sagesse divin ha d'hou madeleah! Peguement é teliant-ind bout quir ha précius d'hon Calun! Petra ne zelehemb-ni andur quéntoh eit manquein d'en distarraa nehai, hac é tehé er bed antiér de huoi golle? Rac ol er bed assamble ne talle quet un inean; hac hemb er résolutioneu santel-zé un inean ne talle de nitra.

## CHAPISTRE XV.

### *Lusqueu general un inean arlerh er honsidérationeu tremeinet, eit closein ol hé exelciceu.*

O résolutioneu précios! m'hou selle èl er huèn caër a vuhe en dès men Doué plantet e creis me halon, hac en dès arrouset Jesus-Chrouist guet e Hoaid precius, eit he laquat er stad de zougue frèh mad. Kesté-on d'andur mil goéh er marhue quéntoh eit ma

permettehen ma vehé dihouriennet a me halon. Naren, er vanité, er pligeadurien ag er ruhé, nac en danne, nac en afflictioneu, nitra aufin neu dé capable d'em laqaat de changein men dessein.

Allas! man Doue ha me zad, d'hou madeleah infini é on dehable ag en arantage-ce: hui a hoès choéget en doar ingrat a me hun didalvé eit douguein fréh digne de vout presantet d'oh. Péguament a zou a ineanneu peré n'ou dès quet bet ar memb bonheur! Ha ma clleite jamæs hues hamiliein assès édan hou tourne miséricordius?

O résolutioneu amiable ha santel! mar hou conservan, hui em honserrou; ha mar bihuet ém inean, m'inean e vihuou éu-oh. Chommet enta de virhaiquin ém halon, ô résolution carantéus! hui pehant e vou éternal dré miséricorda men Doué; chommet ha bihuet de virhaiquin ém inean, ha jamæs n'hou ç'abandonnein.

Arlerh el losquen caranteus-cé, ret-é réglein é partieulier er moyanden requis eit sonnat hou résolutionen. Er moyandeu-ze a zou special un usage stanque ag en oræson hac er Sacremanteu, en oevren mad, er sourci de hum gorrigein ag er fauteu hou pou disoleit én hou comportemant, er soign a béllat doh er goal occasionen, hac er fidelité e helie en aviseu e vou reit d'oh.

Anfin grateit ferme, hac estroh eit ur huéh, d'en Entrn Doué, i sachet mad d'hou résolutioneu; hac èl pe zalhehoh hou calon étre hou teonrne, presantet-hi dehou eit he honsaerein hac hé sarefieiu tout d'é Vajesté, én ul larèt dehou en hé lausquet etré é teonrne, hemb jamæs ha hemér, hac é veunet hélie é peb-tra ha partout é volanté santel. Pedet Doué d'hou renceuceiu pèn-d'er bèn, le rein d'oh e véodiction, ha de sonnat, dré en nerh ag é speched hou calon renenéet. Pedet elue er Huérhiès glorius Vari, hou c'Æl-gardien, er Sænt, sant Loeis hac er réral.

Querhet guet en disposition-zé a galon, touchat dré hræce Doué, d'hum dural etal treid hou tad spirituel. Ham accuseu er fauteu principal hou pou remerquet én hou covézion general; hac arlerh hou pout prononcet ha signet en disclæration hou poé groeit uezé, receuet en absolren guet er memb santimanteu. Anfin querhet de joéntein hou calon renenéet doh n haun en dès hi reit d'oh, d'oh hou Salrer, ér Sacremant adorable ag en Autær..

## CHAPISTRE XVI.

*Er santimanteu e zeltér conservein arlerh en exelcice-zé.*

En dé ma vehet èl-cé renenéet, hac en déreu arlerh, prononcet hèa, a galon hac a vég, er honzeu berhuidant-men a sant Paul, a sant Augustin hac a santès Cathelin a Genes: Naren, dé quet mui mé e vien-mé; ne verne a me zihoeu

pe me varhuou, d'em Salvér é appartenan, ne mès mui nur a han-an, na nitra hac e ellan larèt e zou d'eign. Jesus-e vihue en-an, ha ne zmiran nitra quin nameit bout dehou Chetu ol men danné. O bed trampour, te zou perpet te-memb ha mé me zou bet ehué perpet me-memb; mæs én amzér de zonnet, ne vein quet mui mé-memb. Naren, ne vehemb quet mui ni-memb; rac hur halon e vou changet; hac er bed, pé-hani en dès hun trompet, e vou trompet ehne én-amb; rac èl ne zei quet dehon sparmantein hur changemant nameit a nebedicgueu, ean e gredou é vehemb perpet haval doh Esau, hac ean bur havou aufin haval doh Jacob.

Ret-é ma conservehemb er santimanten ag en exelcice-zé da-zéet sôn én hur halon, ha ma passehemb doucicg ag er meditation d'en affærien ha d'en devisen, guet eune ne gollehemb en un taul er verta a hur resolutioneu mad; rac ret-é m trécint en ol partieu a hun inean, mæs én ur fæçon doux hac hemb tergassein rai en ispred nac er horve.

CHAPISTRE XVII.

*Rescond de zeu dra e ellér temalle d'en instructio-neu-men ar er vuhé devot.*

Er bed e laron d'oh, Philothé, é hès én instructionen-men un nombre quer bras a exelcicen, ma vehé forh diæz é bihue-benac e vennehe ou helie tout cavouet amzér d'hober nitra a hend-aral. Allas! Philothe, ha n'hur behé groeit quin, ni e ellehe larèt en hur behe groeit assès, a p'en de gùir e hur behé groeit tout er peh e zeliamb gober er bed-men. Mæs ne hueler-hui erhat arden hun ç'anemis. Pe vehé ret gober bamde ol en exelcicu-zé, n'hur behé quet, gùir-é, amzér d'hober nitra quin. Mæs Doué ne houlenne quet guet-n-emb m'ou grehemb nameit é certæn amzér hac é certæn occasioneu. Peguement-un a lézenneu hac a ordrennanceu én ur ranteleah, péré e so obliget de hélie, ha pere neoah n'obligeant quet bamde hac e peb; momand?

Open quement-cé, David, é pèn ur ranteleah forh puissant, ha cargnet a affærieu diæz bras, e bratiqué neoah bèlleh mui a exelcicen eit ne mès merchet d'oh. Sant Loeis, roue puissant er brezel hac én amzer a beah, ha quer studine de rantein justice de hep-unan, ha de gonduie en affærieu ag é ranteleah, e gleué bamde dihue overen, e laré gosperen ha compli guet é chapelen, e hroe méditation, e visité en hospitalieu, e ve de govessat peh gùiner, hac e zougué ur rochæd-run; ean e assisté forh liès er perdégueu, hemb conze ag er honferanceu spirituel é péré en hum gavé forh stanque. Guet en dra-ze tout,

hiscoah hanni ne oé bet stuhiossoh na sourcinssoh eit-on d'eu affærieu e selle é boble ; ha hiscoah palæs na oé reglettoh, liguernossoh, na carguettoh a zochentil puissant eit é gani. Pratiquet enta guet courage en exeleicen-zé, rave me mès ind merchet, ha Doué e rei d'oh nerh hac amzér assès eit gobér ol hou ç'affærieu aral. Ya, aaa er groei, hac é tehé-can arreste en heaul èl ma hroas é amzer Josué. A pa laboure en Eutru Doué guet-n-emb, ni e hroa perpet treu erhoalh.

Er bed e laron hoah é ran d'antand casi partout en en dès Philothé en donæzou a oræsou mantal ; hac el ma hès ul lod vad a dud péré n'on dès quet ean, en instructioneu-men ne tehent quet chervige d'en ol. En avouéain e ran, ma laqua hès e ma guir quement-cé, ha guir-é ehné é hès ncoah ul lod vad péré n'ou dès quet en donæzon a oræson.

Mæs un dra certæn é hosh é elle casi en ol, memb er ré lourtan a sperèd, en devout-ean, meit ma veint conduyat mad, ha ma laboureint eit er méritein, quement èl e talle un dra a vras consequance. Mæs hac èn hum gavehé ur ré benac péré n'ou dehe quet en disterran hanànedigueah ag en donæzon-zé (er peh nen de quet stauque, reve ma credan), ur hovézour aviset mad e ellou forh-æz defautein er manque-ze, én ur hobér dehai leine guet attantion, pé cheleuèt leine er memb considerationeu merchet eit er méditationeu.

## CHAPISTRE XVIII.

### *Tri avis principal ha dehuéhan ar en instructioneu-men.*

Reneuéet d'er hetan deien a bep mis en disclæration merchet ér hetan Parti, arlerh hou méditation, ha lavet en dé-cé, de bep moment, el er profèt David : *Naren, men Doué, naren, jamæs n'ancoehein nitra a hou lezen ; rac en-hi en e hoès me justifiet ha reit buhé d'em inean.* Hac a pa santehet ur séhour pé un délausque considerable benac en hou calon, quemeret an hou tourna er papér a hou promesseu, ha prononcet-ind a galon ha guet un humilité vras, e huelet hou propé muer. Hui a gavou é quement-cé ur soulagemant pront ha puissant.

Groeit dirac en ol profession, non-pas a vout devot, mæs ag en desir e hoès de vout devot. N'hou péet quet méh é hober en actioneu camun ha necessér, péré hor hondute de gârein Doué. Avouéet hardéh-mad é assaiet hum hobér doh er pratique ag er méditation ; é vehe gùel guet-n-oh merhuel eit commettein ur pehèd marvel, é falle doh tostat liès d'er Sacremanteu, hac hehe avisen hou covezour, péhani nen de quet liès mad requis hauhein. En disclæration sincér-ze ag en desir a hoès de chervige Doué, ha de hum gonsacrein a 'galon vad d'er hârein,

e zou forh agréable d'e Vajesté divin, péhani ne venne quet m'hur bou meh doh er chervige uae e tougne croëz é Vab unique. Open quement-cé, hi e vire doh ul lod vad a rebraicheu a berh er bed, hac hun oblige hoah dré inour de zerhel mad d'hur résolutioneu. Er filosofed e zisclærié net é oent filosofed, eit ma vehent bet lausquet de vihuein èl filosofed : ha ni e zelse ehné diselæriein grouee en deair hun nès de vout devot, eit ma vehemb lausquet de vihuein èl tud devot. Mar da unanbenae de larèt d'oh neu dé quet absolumant requis eit bout devot pratiquein quement a avisen hac a exelcicen, ne yet quet d'en dinshein; mæs rescondet guet doustér é ma quer bras hou fallanté, ma hoès dobér a hilleih muyoh a accourieu eit nan dès er réral.

Aufin m'hou conjure, Philothé, dré er péh e zou sacrettan én nean hac ér en doar, dré er Vadient e hoès recevet, dré el leah en dès dinet Jésus-Chrouist, dré é Galon charitable, péhani en dès quement hou cârer, dré é visericorde, é péhani é espérot, dalhet mad ha ferme én dessein eurus e hoès formet de goudnie ur vuhé guir devot. En amzér e dremeine, hac er marhue e dosta : é ma déja étal en or. *En trompèt*, emé sant Gregoër a Nazianze, *e spile ér retræd, peb-unan hum breparèèt*, rac tosta-é er jugemanr. Mam sant Symphorien, é huelet é conduyent hé mab d'er martir, e grie dehou : *me mab, me mab, ha pèrt chonge ag er vuhé éternel ; selle en nean, ha contample én hani e ralhe énen é ranteleah. Arrihue-oue er fin ag er vuhe bèr ha miserable-men.* Chetu er péh e laran doh chue, Philothé : sellet en nean, ha n'en troquet quet doh en duar. Sellet en ihuerne, ha ne yet quet de hum durul én-ou eit ur bligeadur ag ur momand. Sellet Jésus-Chrouist, ha ne renonciet quet dehou eit er maden ag er bed. Hac a pe gavehet diæz pratiquein er vuhé devot, caunet guet sant Françæs:

A gaus d'er madeu e hortan
Guet ur ferme confiance,
Me selle er labourieu crihan
Èl ur gùir deværrance.

---

Revou mêlet Jésus, de béhani, guet en Tad hac er Sperèd-Santel, inour ha gloër revon rantet bermen ha perpet ha de virhuiquin. El-cé revou groeit.

*FIN.*

# ROL

AG ER CHAPISTREU COMPRENET ÉL LIVRE-MEN.

## QUETAN PARTI.

En aviseu hag en exelciceu necessér eit conduie en inean ag en desir hé dès de vout devot bet er volanté sincér de bratiquein en devotion.

# EILE PARTI.

## Aviseu a bep sorte eit seuel en inean de Zoué dré en oræson hag en usage ag er Sacremanteu.

## TRIVÈD PARTI.

### En aviseu necessér a zivout er pratique ag er Vertuyeu.

# PUARVÈD PARTI.

## En aviseu necessér inemb d'en tantationeu ordinærran.

# PUEMVÈD PARTI.

## En aviseu hag en exelciceu necessér eit reneuéein ha sonnat en inean én devotion.



FIN AG ER ROL.

## APPROBATION.

J'ai lu cette traduction de l'*Introduction à la Vie dévote*, en langue bretonne de l'idiome de Vennes; je l'ai trouvée parfaitement conforme à la dernière édition française, et ai tout lieu de croire que ce précieux ouvrage produira, dans notre langue, le même fruit qu'il a produit et produit tous les jours dans toutes les autres.

Vennes, le 2 mars 1838.

B. VIDELO, *Vic. gén.*

